# INSTRUCTIONEU

## SANTEL

## AR ER GURIONNÉEU

PRINCIPAL

## AG ER RELIGION,

EIT

BOUT LEINET ÉN TIGUEAHEU, HAC EIT CHERVIGE D'EXPLICATION D'ER HATECHÈN.

---

Declina à malo, et fac bonum.
*Peellcit doh en droug, ha groeit er mad.* Ps. 36.

ÉDITION NEHUÉ.


É GUÉNED,

E TI DE LAMARZELLE, IMPRIMOUR-LIVROUR,

AR EL LICEU.

—

1848.

## AVERTISSEMANT.

N'EN *dès quet paud a quèmb itré en Instructioneu santel-men hac er ré zou hanauet a uerço é-mésq én dud diar er mæzeu : rac copiet int bet a greĩhue ar er-ré-zé. Laqueit-ç'ou neoah amen calz a dreu ne oént quet er-re guettan, èl mei en Explication a Symbol en Apostolet, a Ourhœmeneu Doué ha ré en Ilis, ag er* Pater, *ag en Overèn, a certæn Ceremonieu pratiquet én Ilis, etc. Pe vehai queméret quemènd a sourci de studial er gurionnéeu comprenet èl Lior-men, èl e guemér en darn-muyan de zésquein amoœdage ha bamage er bed, ne vehai quet quemènd a Grechénion ignorand a ziooud en affær ag ou salvedigueah. Er bihan a boén e laquér de studial hur Religion santel, e zou caus d'er malheurieu e arrihae bamdé én Ilis. N'en dé quet diæz laquad un dal de zivarchein og en hènd dred, nac chué laquad un ignorant de gredein ur faus doctrin. Ul lod-vad e vehai marcé coutant a zesquein hac a voud instruget, p'ou devehai Lioreu, pé ma cavchènt requis unan benac charitabl erhoal eid ansaignein dehai er péh zou reit bout salvet Hama el Lior-men e goutantou er-ré e ouair leine hac en des gréd de zésquein ou Relig on, hac e ziscoei dehai é hes un œvr a charité é instrugein en dud ignorant, hac é tifari er-ré zou goal hènd. Peb Chapitr a nehou e rescond d'ul Leçon-benòe ag er Hatechèn, de behani é chervige d'Explication.*

# AVIS.

Aveit rein d'en dud péré ne hauàuant quet er Chiffreu Romæn en æzemand de gavouet, él Livreu-Breton-aral e zou bet imprimet, pé ér-ré e zeli beut imprimet goudé, er Chapistreu, Articleu, pé Fignrieu de béré hennen ou hass liès, ni huu nès credet necessær laquad amen un daulèn ag er Chiffreu-zé, guet ou zalvouédigueah exprimet é Chiffreu Arab (*). Er Chiffr Romæn n'en dai composet meit ag er seib Lettrèn-men C. D. I. L. M. V. X. Er C e tall cant, en D e tall pemb-cant, en I e tall uuan, en L e tall hantér-hant, en M e tall mille, er V e tall pèmb; hac en X e tall dec.

| | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|
| I | *Senefi* pé *e tall* | 1 | XV | *Senefi* pé *e tall* | 15 |
| II | ———— | 2 | XVI | ———— | 16 |
| III | ———— | 3 | XVII | ———— | 17 |
| IV | ———— | 4 | XVIII | ———— | 18 |
| V | ———— | 5 | XIX | ———— | 19 |
| VI | ———— | 6 | XX | ———— | 20 |
| VII | ———— | 7 | XXX | ———— | 30 |
| VIII | ———— | 8 | XL | ———— | 40 |
| IX | ———— | 9 | L | ———— | 50 |
| X | ———— | 10 | LX | ———— | 60 |
| XI | ———— | 11 | LXX | ———— | 70 |
| XII | ———— | 12 | LXXX | ———— | 80 |
| XIII | ———— | 13 | XC | ———— | 90 |
| XIV | ———— | 14 | C | ———— | 100 |

Remerquet a p'en dès un X é raug un L en er bibanna a zec: a p'en dès un I é raug ur V en er bihanna a unan; hac er memb I é raug un X er bihanna ehue a unan.

(*) Er Chiffreu Arab e zou er-ré a béré en hum chervigér ordinæremant; èl mei, 1, 2, 3, 4, 5, etc.



# INSTRUCTIONEU SANTEL.

## CHAPISTR QUETTAN.

### *Obligationeu ur Hrechén.*

Ol é tougamb en Hanhue inourabl a Grechén ; mæs dibaud e hum boéai eit hanàuein hac accomplissein erhad ou obligationeu. Eit bout Crechén réd-é bout badéet, credein ha gobér profession ag en Doctrin a Grechéneah. Idan en tair-condition-ze ēn eu dès Doné hur heméret eid é vugale ha grateit temb é Ranteleah. Ol é homh bet conceuét ér péhet : mæs Doué, dré é visericord, en dès preparét temb ur remæd er Sacremand a Vadiènt. Er-ré-zou bet badèet hac e varhue quênd en oaid a ræson, e zou salvét dré vertu er Sacremant-ce ; mæs ur uéh ma vér deit d'en oaid a ræzon, réd-è opèn, eit bout salvét, credein ha gobér profession ag en Doctrin e aosaign demb en Ilis a berb Jesus-Chrouist, hac e zou comprenét é berr-guirieu é Symbol en Apostolèt.

*Seëllet* ha comprenet enta, é-me S. Yehan, *pèh quer bras-è én hur hevir caranté hun Tad, a p'en dés vénnét ma vezemb hanhuét, ha ma vezemb é gurionné bugalé de Zoué!* Er béd, de larèt-è, er-ré e gar er béd, ne hanàuant quet pèh quer bras bonheur hac inour-è quemènt-ce aveid-omb, rac ne hanàuant quet Doué. Lod e hum blorifi en ou leigné; lod én ou danne; lod en ou vaillantis: lod ne chongeant meid a glasq plijadurieu er vuhé. Mæs ur gùir Grechén ne hum blorifi quet én é dud; rac ma houair e mant ol bugalé cablus d'un tad criminel (Adam): ne hum vantt quet ag é nærh; rac ma houair n'en dai capabl (hemb secour Doue) d'obér nitra eid é salvedigueah: ne laq quet é chonge guet en treu ag er bed; rac ma houair en ou huitte quênt peél: ne glasq quet plijadurien er vuhé nac æzemand er horv; rac ma houair é ma croueét eit joyeu éternel. Diazeet-è mad én é galon er honzeumen e larai S. Pierr d'er Grechénion guharal: *Huzou, e-m'ean, un Nation choægét guet Doué... ur Bobl santel, ur Bobl prenét dré Oad précius Jesus-Chrouist. Ne oath quet guharal é Bobl; mæs bermen é hoh Pobl en Eutru-Doué: n'hou poai quet bet misericord; mæs bermen é ma accordét teoh.* O Crechénion! é-me S. Leon, hanauet enta peh quer bras bonheur-è aveid-oh boud é gurionne bugale de Zoué hac héritérion d'en Nean, ha ne yet quet d'ancoehad un avantage quer caër, eit hum durel en ur vouillèn a bep-sort-infamité.

Er Sænt e hanàuai erhad pêh quer bras bonheur hac inour-è bout Crechen, a p'ou dés cavét inouraploh er galite-ze, eit quemènt tra e cellehai boud istimettan ér bed. Guel oai guet S. Loeis bout hanhuét Loeis a Poissi, rac ma hoai het badèet é Poissi,

eit bout hanhuét Loũis Roué a France. Er Vartirèt n'nu doai quin de rescond d'er pèh e nulennait guet-t'ai, meit, *me zou Crechén*, hac ind e gavai e hoai un inour bras aveit-t'ai souffrein ha merhuel eid un Hanhue quer santel. Ol é tougamh ehne en Hanhue-ze : mæs meh hun nes quasi é tiscoein é ramb profession ag er pèh e senefi. Pihne nu vanq a gourage én amzer-men, a pe vai necessær dihuèn Jesus-Chrouist ; a pe uêl en offancein drèen touyereaheu, er blasfæmeu hac er pehedeu horriplan? Mèn é vou cavèt bermen tud e gredou hum laquad guet er-re e glasq gobér éu ur hanton un établissemant-benac eit gloer Jesus-Chrouist ha salvedigueah en ineanneu, pé corrigein un desordr hac arrestein ur scandal-henac? Pihun n ra er pèh e lar demb Jesus-Chrouist hur Mæstr dre guéneu S. Pierr : *Ne ret jamæs droug eit droug, nac offance eid offance; mæs quentoh reit hou pennoh d'en ol, rac ma houzoh é ma eit quemènt-ce é hohgalhuèt d'er Grechéneah, eit ma receuehait èl héritérion mat, er vénidiction e oarn Doué deoh* eid er vuhe-men hac er vuhe-aral. Er memb Apostol e lar hoah éa un andræd-aral : *Mem berder, heurus-oh mar souffret er méh, en anjulieu ha tourmanteu eit Jesus-Chrouist... Mæs ne faut quet ma véritehait souffrein rac ma hoh multrér, lair, goal gonzour, uvas : mæs mar souffret èl ur guir Grechén n'hou peet quet méh; mélet quéntoh en Eutru-Doué, rac ma hoh affligèt eid é Hanhue.* Arlerh quemènt-ce, me ouièn boah gueneoh : én ol poenieu, miserieu, colleu, afflictioneu ha clinhuadeu, pihue e lar : *Me zou Chreehén, er Groès e zeli bout me fartage ér béd-men?*

Quement-ce hun nes neoah grateit de Zoué a p'hun nés larét ar ur Fonce a Vadièut : *Me renonci*

*d'en diaul ha d'é œvreu, d'er béd ha d'é vobanceu, d'er hig ha d'é fal plijadurieu;* ha m'eo dès Doué hur hemérèt eid e vugale hac heritérion d'é Rantelèah, guet ma vehèmb fidel de virèt é Lezèo èl m'hun nès grateit.

Ur Hrechen e zeli bout grucifiet eid er béd, hac er béd grucifiet eit-t'ou : rac ur memb tra-è bout Crechen ha bond obligét de vihoein eit Jesus-Chrouist, de souffrein eit Jesus ha guet Jesus ha de verhuel eit Jesus, èl m'en dès bihuét, souffrét ha m'en dai marhuét aveid-omb-ol. *En-n'emb e fal dehou donnet ar me lerh*, é-me Jesus, *renonciéèt dehou é hunan, dougueèt é Groès bamdé, hac hèlieèt mé. Mæs en hani ne guemér quet é Groès ha n'em hèli quet, n'en dai quet dign a hanan*, na ne veritt quet bout lodéq gueneign. Quement-ce e ra de S. Paul larèt : *Doué re-virèt ne hum hlorifiehèn é nitra meid é toug Croès Jesus-Chrouist ur Salvér.* Ha mar dai quemènt-ce ur folleah de chonge er-ré e hum blige doh hum goll; er-ré e zezir hum salvein oe gaveint jamæs brassoh inour, eid é toug Croès Jesus-Chrouist.

Ne hum drompamb quet : ul lod vad en dès croezieu ou goalh de zoug ér bed-men : mæs èl n'ou dougant quet eit Jesus-Chrouist, ind e goll er meritt ag ou foéh. Rac-ce e lar S. Yehàn : *En hani e lar é chom é Jesus-Chrouist, e zeli querhèt èl m'en dès querhèt;* de larèt-è, gober èl m'en dès groett, hac a balamor dehou : rac en hani e hum zalh staguét doh Jesus dre garanté ha dre er santeleah ag é vuhé, ne zeli chongeal a souffrein nac a vihuein meid aveit Jesus.

O me Salver Jesus! assurét e hoès temb é hoh er gùir hènd, e zeliamb heli; reit temb sclærder eit

hanàuein hou volante santel, ha conduiet hur pazeu eit ne fariehèmb quet ag er routt e hoès merchèt te mb eid arrihue èr Baraouis. *Amen.*

---

### Article I.

## *Ag er Vertuyeu é general.*

Comprènét-è tout er pèh hun aès d'obér, èr herrguirieu-men : *Peèlleit doh en droug, ha groeit er mad.* Eit peèllad doh en droug red-è pratiquein er Vertuyen : rac ma n'en doh quet vertuus, hui e vou quasi sur pehour. Ur Vertu a Grechéneah e zou un donæzon surnaturel e chom én inean, e zoug hac e secour mah-den d'obèr vad ha de beèllad doh en droug. Me lar *un donæzon surnaturel*; rac ne fehèmb quet hè méritein nac ur hont hi a hanamb hun hunan : de Zoué hemb quin en hun nès obligation a guemènt-ce. Me lar *un donæxon... e chom én inean....*, rac un action vat he hunan ne véritt quet d'he den en hanhue a vertuus; réd-è eit quemènt-ce m'en devou ur certæn hac acustumance d'oher er mad.

Bout-ç'ou deu-sort-Vertuyeu : hout-ç'ou tair hanhuèt Theologal, rac ma tougant a bèn-caer d'inourein Doué : ol er-ré-ral e zou hanhuèt Moral, rac ma chervigeant de reglein mab-dèn én é gomportemant. En tair-Vertu Theologal e zou er Fè, en Espérance hac er Garanté : drè er Fe é credamb è Doué; drè en Espérance é homb ingorto a er possidein ; drè er Garanté en er haramb. Er Vertuyeu Moral e zou ol diazéét ar bedair-principal hanhuèt Cardinal, èl pe'larebeob *gondeu er Vertuyeu;* rac

ma teli ol er Vertuyeu-aral troein ar er pedair-ze, èl un or ar he gondeu. Er gueltan e zou en *Avis-mat* pé *Prudance;* en eil é zou én *Nærh;* en dairvèt, en *Tamperance*, hac er bedairvèt, er *Justice*.

En *Avis-mat* e ra demb diffoih er péh e hlige de Zoué, doh er péh en offance; er péh hun tosta de Zoue, doh er péh hur peëlla doh-t'ou; er péh-zou mat, doh er peh-zou droug; hac e ra demb istimein en distérran ævr-mat groeit eit Doue, guel eid en ol actioueu inourabl groeit eid er hêd.

En *Nærh* e ra demb feahein ol er peh-zou diæz én hènd a hur salvedigueah; e ra demb resistein doh tantationeu er goal-speret, doh er bed, doh er péhet; hac e ra demb courage d'andur quêntoh er marhue eit gobér nitra e zispligeabl de Zoué.

En *Tamperance* e zistag hur halon doh en treu crouëet, doh er pljadurieu, hac e ra demb hum chervige a nehai eit hun dobér hemb quin ha soulagemant hun Nessan, dré en dezir e laq én hur halon de glasq drès peb-tra er madeu hac el lehuiné éternel.

Er *Justice* e ra demb hum aquittein ag er péh e zeliamb de Zoué, demb-ni hun hunan ha d'hun Nessan, guet ur grèd perpet ampert ha carantéus. Hanhuein e rér ehue *Justice* en assamblage ag en ol Vertuyeu, hac un dén santel e hanhuér un *dén just.*

Ol er Vertuyeu en des dobér a Brudance, a Nærh, a Damperance hac a Justice. A *Brudance* eit gouïd choæge er fin, er moyandeu hac er circonstanceu jaugeabl eid en excelcice a bep-Vertu. A *Nærh* eit ne veher quet distroeit ag en exelcice ag er Vertuyeu particulièr, dré zougeance pac espérance er bet. A *Damperance* eit ma vou groeit quemènd èl e faut, ha non pas mui eit ne faut. A *Justice* eit ne

vanquehèmb quet ér pratiq a bep-Vertu d'er peh e zellamb de Zoué, demb-ni hun hunan, ha d'un Nessan.

Ag er pedair-Vertu principal-ze é ta hilleih a Vertuyen-aral : é han de gonz a lod a nehai.

En *Humlité*, e ra demb avonéein n'en domb nitra, n'hun nès nitra; hemb græce Doué n'eèllamb gobér nitra a vadeit hur salvedigueah. Peèl dohemb enta er vanité, en istim a hanamb hun hunan, en disprisance ag er-ré-ral, hac en dezir de vont mêlét er bed.

En *Doustér*, e ra demb mouguein hur holêr, torrein hur fal-imur, goasquein ar hur prontitud, ancoehad en anjulieu, pardonein en offanceu. N'en domb roq, brusq ha revait, meit rac ma hum gavamb un dra-benac. *Désquet gueneign*, é-mé Jesus-Chrouist, *é hon douce hac humbl a galon.*

Er *Batiantæt*, e-ra souffrein a galon vat ha hemb hum glém en ol poénieu, clinhuedeu, trebillen e arrihue guenemb a berh Doué, pé dré é bermission.

Carein er *Peah;* dré un imur mat ha dambonær peèllad doh en tabut; dihoal doh en dissancion; arrest er-ré coleret; laquad er peah e mésq er-rézou é caz; jamæs chican na procés hemb ur gùir ræzon.

Er *Burtæt*, e ra ehuehad doh en amitié tinèr ha doh en hantiss didalvé; feahein en ol tantationeu; resistein doh er chongeu importun; peèllad doh en ol occasioneu; dihoal doh modeu ha vaniteeu er bed.

Er *Modesti*, pé *Honestiss*, e ra bout pozét é ol conzeu hac obereu; en devout caz hac horreur doh en ol guisquemanten difourniss, en ol gesteu dijauge, en ol conzen sot, er bonrdeu infam, corolleu, bouffonnereaheu, etc.

Er *Moderation* a fæd en daibrein hac en ivèt : daibrein hac ivèt eit bihuein, ha non pas aveid er blijadur de hum goutantein ; bout reglét ér plijadurieu memb inoçant ha permettét ; considerein en en dès hun Salvér liés oulet, mæs n'en dai quet sur en en dès jamæs hoarhet. *Malheur*, e-m'ean, *d'er-ré e hum zivertiss, rac ind e oulou un de e zei.*

Er *Mortification*, e ra plæguein er fal imurieu, torrein er fal daicheu, renoncien d'er fal acustumanceu ; gobér brizel d'er vinceu en ur bratiquein er Vertuyeu contrel dehai.

Er *Bénigèn*, e afflige hur halon guet ur regrèd veritabl a hur péhedeu, hac e ra demb distannein colèr en Eutru-Doué dre hun dareu, ha disarmein é justice dre hun ævreu mat.

Carein el *Labour* ; ol e homb condannet de labourad ha de boeniein peb-unan revè é vacation. Ne chomamb quet enta de boèz, guet eun a hul laquebai er goal-speret de goneh ér pebet *En arouaredigueah e zou caus de hilleih a fallanté*, e-me er Speret-Santel.

Er *Beuranté* a speret, e zistag er galon doh en ol treu ag er béd ; e ra bout coutant guet er peh e ra Doué demb : mar hun nès treu, en trugairicad ; mar ou hollamb, quemér scuir ar en dén santel Job. En Nean é teli bout hur chonge hac hur halon ; rac inou é teli bout hun tresor.

*Dougeance Doué ; Douget en Eutru-Doué*, é mé er Speret-Santel, *ha miret é Ourhæmeneu, rac chetui petra éra d'un dén* bout just ha santel. N'en dai quet assès peellad doh en droug guet eun a vout punisset ; mæs guet un dougeance caranteus en dès ur broaidur mad a zispligein d'é dad.

Chetui er Vertuyeu *Moral* e zeli peb-unan pra-

tiquein a balamor de Zoué, ha non pas rac m'en dint honest, inourabl ha ræsonabl. Lod e chonge guet-t'ai bout vertuus, rac ne vihuant quet èl erré fallan, rac ne gouebant jamæs é certæn péhedeu bras ha scandalus, deusto ma hum hroant doh pehedeu-aral a béré ne brezant quet cheleuèt er rebræche : lod e chonge bout vertuus, rac ma rant ævreu ha devotioneu caër dirac en dud, rac m'ou dès groeit ou Fasq, pe m'ou dès bet de gommunein un dé bras a zevotion; deusto m'en dint carguét a vanité, corromplet én ou inean, ha ne dostant d'er Sacremanten meid eit heli er mod hac er gustum. Ol en dud-ce e hum dromp. (Eit désquein pratiquein erhad peb-Vertu e particuliér, leinet guet attantion en drivet Parti ag *en Or ag er Vuhé devod dré S. Francès a Sale*).

---

### Articl II.

## *Ag er Fé a Grechéneah.*

Er Fé-zou ur Vertu Theologal dré bébani é credemb ferm ol er peh en dès revelet en Eutru-Doue, hac e ra demb en Ilis de gredein.

Er Fe-zou ur Vertu Theologal, de larèt-è, ur sclærdér surnaturel péhani e zoug mab-déu bet-ha Doué memb. Er Fé e ra demb credein ferm, hemb doutance er bet, ol er peh en dès Doué revelet d'en Ilis, hac e ra demb en Ilis de gredein ag é berh, rac ean én dès intlarèt ha n'eèll quet hum drompein nac hun trompein. *Doué*, é-me S. Paul, *en dès conzet guharal doh hun Tadeu dré guéneu er Brofætèt; mæs goudé ean en dès conzèt* dohemb *dré guéneu é*

*Vab uniq.* Ni e ouair enta aur en en dès conzét : en Ilis el lar demb, hac en Ilis n'eèll hum drompein nac hun trompein; rac er Speret-Santel e zon perpet guet-hi dré é assistance, eit ma vou goarnourès d'er Scritur sacrét, pehani-zou conzeu Doue memb, eit m'ou expliquou ha ma hansaignou demb opèo er gurionneeu deit a vâg de vèg ag en Apostolèt beèd-omb, ha péré, hemb hout comprênet er Scritur santel, e zou neoah conzeu hun Doue.

Er Fé e sàu mab-den beèd en Nean eit contamplein parfætioneu infini hun Doue, eit considérein en dondæd ag er Misterieu a hur Religion, hac adorein er peh o'eèllamb quet comprenein dré er aclærder a hur ræson goann ha distér. Dré er Fé e hanàuamb pèh quer misericordius-è hun Doué é quevir er-re e zistro dob-t'ou a galon, ha peh quen terribl vou e vangeance memp d'er béherion obstinet. Er Fé e laq en hur halon eo dougeance santel a zisplige dehou, hac en dezir caranteus d'obér perpet e volanté. Dre er Fé é hanàuamb peh quer faus-è plijadurieu er béd, quer braa-è folleah er-rè e laq ol ou spi de glasq ou æzemant ha lehuiné ar en doar, ha pèh quen terribl-è er bunition e reserv Doue dehai er bed-hont. Mæs hi e zésq demb ehue pèh quer braa è joé ha coutantemand er-re e zispris er bed hac é zivertiasemaateu, eit chervige Doue guet fidelite, ha dougnu Hroèsarlerh Jesus-Chrouist. Er Fé anfin hul laqua de vout sourcius de feellèt petra-zou dihuennét eit n'er groehemb quet; ha petra-zou ordrenet eit er gober ne vern petra e vou larét a hanamb : hi hun desq de zisprisein er vuhemen, ha de zezirein er marhue, èl un tremén beurus ag er poénieu d'er joyeu.

## *Ag en necessité ag er Fé.*

Er Fé-zou necessær de bep-unan eit bout salvét; rac *hemb er Fé*, e-mé S. Paul, *ne fehèmb quet pligein de Zoué*: hac hur Salvér e lar sclær en Aviel, *é vou condannét en hani ne gredou quet*. Rac-cè hur Mam santel en Ilis e ansaign demb é ma *er Fé er kommancemand a hur salvediguéah*. Hemb er Fé n'eèller enta na pligein de Zoue na bout salvét. Ha hoah, ne hum drompamb quet; peb-sort-Fe n'hur salvou quet; rac *er Fé hemb œvreu mat*, e *zou marhue*, e-mé S. Jâq; hac ur Fé marhue ne tall de nitra eid er Baraouis. Red-é en doud ur Fe bihue, de larèt-è, jaugein hur buhé guet er peh e gredamb, hac èl-ce bout distagnét doh er béd, rac ma ramb profession a gredein guet S. Jâq, penaus en-n'emb e gar er bed, e zou enemis de Zoué.

N'en dai quet assès credein e general ol er péh e grèd en Ilis; rac bout-ç'ou gurionneeu principal e zeliamb goud ha credem é particuliér. Peb-Crechen deit d'en oaid a ræzon, e zeli, idan boén a zannation, goud ha credein e hès un Doue pehani e recompance er-re vat, hac e buniss er-ré fal: ean e zeli goud ha credein Mistèr adorabl en Drindèd, Mistèr en Incarnation, Mistèr er Redamption hac er gurionneeu-aral comprênét é Symbol en Apostolèt, Gourhæmeneu Doué ha ré en Ilis, hac er péh e seèll er Sacremanteu, é spécial er Vadiènd, er Sacremand ag en Autær, hac er Sacremand a Bénigén. Rac-cè, pihue-benac e ra Govezioneu hemb goud er Misterieu-ze, e zon obligét d'ou reparein. Caer hou pou larèt en e hoès ind ancoeheit; er Fé zou necessær beèd er marhue, ha ne hoes quet

ancoeheit offansein Doué ; caer hou pou hoah larét ne hoès quet a vémoer, n'eèllét quet desquein, hui e zésq erhad coroll, sonnein, ha mil-sotiss-aral : abil oh partout meid én hou Lezèn.

Ordrenet-é hoah demb idan boen à behein marvelemant, goud petra è er Marhue, er Jugemant, er Purgatoer, er Baraouis hac en Ihuern ; credein penaus en inean ne varhuou jamæs. Obligét-omb ehue, é-mé en Doctor S. Thomas, de ood ha de gredein Mistérieu Jesus-Chrouist, é spécial er-réz-zou inouét en Ilis dré ur Gouil hac un devotion-benac. (Hui e gavou quemènt-ce expliquet é Gourhæmeneu en Ilis). Ni e zeli hoah goud ha credein é teliamb inoureiner Sænt, respettein hou Releguen ; goud ha credein é hès én Ilis indulgeanceu, a beré é teliamb profittein ; goud ha credein é homb obliget d'aboeissein d'en Ilis, ha n'en dés quet à salvedigueah ér mæz a nehi.

Obliget vér d'obéi forh hes Acteu a Fé : 1° A pe vér deit d'en oaid a ræson. 2° A pe vér tourmantét dré un tantation-benac, dres peb-tra, mar bai inemp d'er Fe 3° A pe beder. 4° A pe doster d'er Sacremanteu 5° A pe vér én danger a varhue. N en dai quet erhoalh temb hur boud er *Fé én hur holon ; requis-è hoah hé avouéein dré hur honzeu :* de larèt-è, ne zelamb hur bout na méh na dougeance é havouéein a voeh ihuel é homb Crechenion, hac é teliehèmb-ni coll hur buhe : rac, é-me Jesus-Chrouist : *en-n'emb em avouéou dirac en dud, m'en hanauou ehue dirac me Zad pehani zou én Nean : mæs en hani e renonciou deign dirac en dud, me renonciou ehue dehou dirac me Zad pehani zou én Nean.* Red-è memb ma vou hur buhe ur scùir parfæt a hur hredèn, ha ma vou hanàuét hur Fé dohhun obereu. *Memberdér,* é-mé S.

Jàq, *petra e chervigeou deoh koupoud er Fé, ma ne hoès en œvreu? Ha hi e eëllou* he hunan *hou salvein?*

Bout-ç'ou tair-fæçon d'obér profession a Fé : 1° En ur ziscoein e peb-occasion dre hur honzeu hac hur buhe n'hun nès quet meb e heli Jesus-Chrouist. 2° En ul larèt Symbol en Apostolèt 3° En ur ober Sign er Groès, pehani zou bet instituet eit degass chonge temb ag er Misterieu principallan ag er Fé; eit discoein d'er-re-ral er peh e gredamb, hac eit tènnein ar-n'amb secour ha bénidiction Doué dré veriteu Jesus-Chrouist marhuet er Groès. En ur obér Sign er Groès, ni e represantt hilleih a Visterieu en un taul : rac en ul larèt *é Hanhue en Tad, er Mab, hac er Speret-Santel*, ha non pas *é Hanhueu en Tad, etc.*, ni e hanàu n'en dès meid un Doué hemb quin, hac é hès tri-Person é Doué. En ul laquad hun dourn ar hun tàl hac arlerh ar er galon, ni e ra d'antand penaus Mab-Doué, ingal é peb-tra guet é Dad, e zou disquênnét ag en Neau, hac en dès queméret ur horv haval doh hur ré-ni itre digosté er Ueriès Vari. Er figur ag er Groès e formamb ér momant-ce, e zegass chonge temb é ma marbuét Jesus-Chrouist er Groès eit hur pehedeu.

En usage a Sign er Groès en dès commancét guet en Ilis; ha Tertulien e assur é ta demb ag en Apostolet. Cheleuét é gonzeu : « A pe yamb é » voyage, a pe antréamb én hun tiér, a pe sor- » tiamb, a pe hum usquamb, a pe hum laquamb » doh taul, a pe yamb de gousquèt, hac én hun ol » actioneu, ni e ra Sign er Groès guet respèt ha » devotion. » Eit profittein ag en avantageu e zoug guet-t'ou er Sign sacret-ce, red-e dihoal a er gober dré routin ha dre acustumance; red-è é contrel er gobér perpet guet modesti, respèt ha devotion, é

spécial a pe vér attaquêt guet an tantation-benac, pe ma hum gavér én un dangér-benac. Red-è er go-bér ar hur halon, eit hé dihuèn doh er chongen ha dezirieu lous; ar hun divès, eit arrest er fal gouzeu e vehai prest du sorti a hur béq; ar hun deulegad, eit ou freservein doh er seellieu dangerus. S. Ignace Martir e lar é touge bras er goal-speret er Sign-ze a hur salvedigueah; ha Lantance e lar é refusas en diaul rescond d'un Ampereura honsultai é présance ur Hrechen pebaot eo doai groeit Sign er Groès. Julian en Apostad, é-me S. Gregoér a Nazianz, e hum exclçai mar a ueh guet operationeu magi; hac un déenhum bresantas tehou figurieu quen horribl, ma hum aucoehas d'ober Siga er Groès guet er spont en doai bet; ha quentéh é ziaulèt e zispa-rissas.

## *Ag er Péhedeu inemp d'er Fé.*

Puar-sort-tud e beh inemp d'er Fé; 1° Er-ré ne gredant quet er gurionneeu e ansaign er Fe, él mei eu Turguèt, er Juivet hac en Heritiquèt.

2° Er-ré e renonç én exterior d'er gurionnéeu-ze, pé ne grudant quet discoein en ou hredant, a pe vai requis discoein ú vér Crochéo, él mei en Apostadèt hac er Grechénion lache.

3° Er-ré e vihue én un doutance volontær ag er gurionneeu-ze, él mei er beherion ahurtet

4° Er-ré ne hrezant quet laquad poén de zésquein er peh-ç'ou necessær gond eit bout salvet; er-ré e hum sàu inemp d'er Hatechen, inemp d'en Instructioneu, hac e ra goab a nehai: er-re e vanq a gass ou bugalé de vout desquèt.

Ah! terriplæt ur gontt en devou de rantein de

Zoué er-ré e lausq ou bugalé pé er-re-zou idan ou berh, ér brassan danger ag ou dannation, faute a zésqueiu dehai er péh-ç'ou requis. Fache vehai guett'ai ma varhuehai unan bras-benac én ou zy hemb bout deværet; ha ne rant cas er bet eit guèlèt ou bugalé é verhuel hemb goud na credein er Misterieu ag er Religion. N'ou hassant de govessad meid ur ueh-benac er blæ, hac hoah a pe vai brassan foul ha prèss, hemb conz tehai a hum examinein, na penaus e ma rét gobér eit covessad.

Mar fal deoh bihuein revè er Fé, goulennet guett'hi petra e hoès d'obér a pe dostet d'er Sacremanteu, a pe yet d'en Overèn, a pe yunet, a pe rét alezon... Ne vern petra e yét d'ober, consultét-hi, hac hi e larou deoh er gobér él pe zellehoh merhuel quentéh goudé...

---

### Articl III

## *Explication à Symbol en Apostolèt.*

Symbol en Apostolèt e zou ur fæçon d'obér profession a Fé, en dès en Apostolèt composèt ha lausquét guet er Fidelèt. (Er guir *Symbol* e senefi ur merche e rait gubaral d'er Soudardet eit ou distinguein.) Bout-ç'ou en-nu deuzéc articl, é péré é ma comprènet ol er peh-zou requis d'er Fidelèt credein eit bout salvet. Obliget-omb ol de oud parcul Symbol en Apostolèt; hac er-ré n'eèllehènt e mod er bet en désquein, e zeli ahoel goud é substance er gurionnéeu comprênét ên-hou. En ol scianceu ag er bed e zou nitra é comparage d'en Doctrin a salvedigueah e gavamb ér Symbol.

## Art. I. *Me grèd é Doué en Tad ol-Buissant, Crouéour d'en Nean ha d'en Doar.*

*Me grèd é Doué*; de larèt-è, me mès ur gredèn ferm hac assurét e hès un Doue, me laq én-ou me ol confiance, ha m'er seèl èl me ol vad ha me ol heurustæt.

Doué-zou un isprit infinimant parfæt; rac n'en dès quet a gorv, ha rac m'en dai infini en é ol parfætioneu : ne fehèmb quet er gùelet guet deulagad er borv, na cavouét nombr na fin d'e barfætioneu.

Doué-zou *éternel*, rac biscoah commancemant n'en dès bet, na birhuiquin fin n'en devai.

Doué-zou *hemb changemant*; de larèt-è, a ol éternité é ma bet er péh mei bermen, ha birhuiquin é vou. Er peh-ç'ou bermen én é chonge hac en é volante, e zou bet a ol eternité, ha birhuiquin é vou.

*E vrastæd e zou hemb muzul*; rac m'en dai antier é quement tra-zou, hac antier é peh-parti a guemènt tra-zou : n'en dai comprênet é léh er bet; ha quemènt tra-zou e zou comprênet én-ou.

Doué-zou partout é tair-fæçon : dré é *natur* é ma en Nean; én doar hac é quemènt tra-zou; dré é *bresance* ean e gleu tout hac e uèl tout; dré é *buissance* ean e ra tout hac e gondui tout.

Doué zou *Mæstr* de quemènt tra-zou, ha nitra ne fehai mii et doh-t'ou a zisposein èl ma car, a guemènt tra-zou.

É *sagèss* e zou infini; de larèt-è, ean e arranq, e jauge hac e gondui peb-tra de bèn dre voyandeu péré-zou é-raug isprit mab dén : ha mar cavamb guenemb é hes ér béd certæn treu direih ha digampèn, n'en dai quet doh Doué é ma en droug,

mæs dohemb-ni-memb ; rac ma houair parfætemant tènneiner reihtæt memb ag er péh e gavamb direih. Ean e brofitt ag erpehet memb, pehani zou er brassan desordr e ouhai bout, eit salvedigueah en dud, ha guhavè eit santefication er-re er hommètt. Jamæs ne bermettehai ma vehai commettet en torfæteu e arrihue bamde er bed, queneve ma houair troein quemènt ce eid é bloër hac avantage é vugalé.

Doué zou infinimant *just* : é volanté hac é ævreu e zou perpet santel ha just. Ean e recompaoce er vertu hac e buniss er vince; ha goudé m'en dès cherviget tehou er-ré fal èl benhuéguér eid accomplissein é zesseinneu, ean e ziscarg ar nehai é vangeance eit ou funissein ag en drougneu ou dès groeit d'er-ré just. Ne faut quet bout souhet mar lausq Doué en dud impi de vihuein d'ou chonge ha d'ober ou fantazi; rac ean e ouair sur n'achappeint quet a dré é zeourn mar dalhant mat d'en offancein, hac ean e eell, a pe garou, ou fuoissein pe ér bedmen, èl m'en dès groeit mar a ueh, pé ér béd-aral, ma ne hum gonvertissant quênd er marhue.

Doué-zou infinimant *mat;* de larèt-è, Doué-zou er vadeleah memb, hac e scuil hemb-cèss é vadeleah ar en treu crouéèt. Dré uo éffæd ag é vadeleah en en dès crouéèt en Nean, eo doar ha quemént tra-zou én-ai : dré un effæd ag e vadeleah enou honserv hac é pourvai é zobérieu de bep-unan. Dré un éffæd ag é vadeleah é ta bamdé en heaul de rein splander d'er ré fal quer clons èl d'er-ré vad, hac é couéh er glàu e parqueu er pehour quer clous èl é ré en den just. Dre un effæd ag é vadeleah é vag hur horveu, hac é ra d'hun ineannen er secourieu necessær eid arrihue él lehuiné ag en Nean. Dré un

éffæd ag é vadeleah en hur souffrar en doar deusto d'hur pehedeu, hac en hur gorto d'obér penigèn. Guir-é e hés tud péré n'en dint (haval vehai) ar en doar meid eit bout malheurus; mæs ne fant quet credein eit quemènt-ce n'en dés Doué madeleah er bet eid er-ré e lausq èl-ce d'andur : réd-é é contrel considérein e homb ol peherion, hac é véritamb hoah billeih mui eit n'hun n'ès d'andur. En dud-ce e seèllamb èl malheurus, e zou crouéét eit bout heurus de virbuiquio én Nean, mar carant profittein ag er græceu e ra Doué dehai. Ul lod-vad a nehai en dés méritét mil-guéh en ihuern, ha neoah Doué e ra dehai amzér ha moyand d'ober pénigèn. Anfin n'en dés den quer malheurus ar en doar, ne joniss ag ur gonsolation-benac; ha n'en d'ai quet éstrange guèlet peurerion é vihuein coutantoh hac heurussoh guet ou miser, eid ul lod-vad a dud pihuiq guet ou madeu.

Adoramb parfætioneu en Eutru-Doué; rac eit comprênein ou excellance jamæs n'eèlle-hemb ér vohémen. Rac, é-me S. Augustin, hac é trochai ol er bed de bapér, ol er guè hac er plandeu de blu, ol er mor de ancr, uset hac impleét vehènt ol, quêntoh eit ma vehai expliquet unan a barfætioneu Doué guet hé ol excellance. Retournamb enta d'en éxplication ag er Symbol.

*Me grèd é Doué :* de larèt-è, o'en dès meid un Doué, ha n'en dai quet possibl ma vehai istroh eit-t'on. *En impi*, é-me or Profæt, *en dès larét én é galon, n'en dès quet à Zoué.* Remerquet erhad er honzeu-ze : paud a dud ou lar hoah én amzer-men; non pas dré ma credant én éffæd n'en dès quet à Zoué; mæs rac ma carehèot ne vehai quet, eit ma

vehènt liproh du goutantein hemb scrupul ou goal inclinationeu.

Me grèd é Doué en *Tad*. Bout-ç'ou tri-Person é Doue; mæs en tri-Person-ze ne rant meid un Doué hemb quie, rac n'on dès ou-zri meid ur memb natur hac ur memb divinite, pehani n'eèll quet bout dispartiet na partagét. Henneh-è Mistèr *en Drinded Santel. En Tad* e zou er hettan Person, *er Mab* e zou en eil, hac *er Speret-Santel* en drivet. Peb-unan ag en tri-Person-ze e zou Doué : quer bras, quer puissant, quer coh, quer parfæt-è en eil èl eguile : ingal ind e peb-tra; ha uenah ne rant meid un Doue hemb quin. Rac en *Tad* er hettan Person, doh hum goutamplein a ol viscoah, e angeandr ur Mab pehani-zou ur memb Doue guet-t'ou hac e zou é pep-tra quemènd èl d'on; en *Tad* er hettan Person, hac er *Mab* en eil Person; n'eèllant quet boud ur momant hemb hum garein, hac ag er garanté-ze é ta er Speret-Santel, pehani-zou Doué èl en Tad hac er Mab, hac en dès er memb natur guet en eu-Berson-ze.

*En Tad ol-Buissant.* De larèt-è, n'en dès nitra impossibl de Zoue, hac e heèll gober ol er peh e gar. Eit bout larét ag en Tad é ma ol-Buissant, n'en dai quet larét n'en dai quet ol-Buissant en eu-Berson-aral : rac dre m'en diet ingal e peb-tra, hanni a neha ne ra nitra, ne ra ehue en eu-aral.

*Croueour d'en Nean ha d'en Doar. Crouéein* e zou gober un dra-benac a nitra. N'en dès meit Doue e eèll gober quemént-ce; hac én effæd ean en dès groeit a nitra en Neau, en doar hac ol quemènt trazou éu-ai. En ævr caër-ze n'en dès coustet tehou meid ur gouz : *Ean en dès larèt, ha quentèh é mant bet groeit.* (Leinet er guettan Figur a Histoer en ancien Testamand.)

*Crouéour d'en Nean ;* de larèt-è, d'er péh e roul drès hur pènneu, èl mei en heaul, el loër, er stirèt; ha d'er péh-zou éo Nean memb, èl mei en Ælèt péré-zou chomet fidel de Zoue, hac er-ré-zou bet taulét ag en Nean en ihuern, rac m'ou doai hum revoltét, hac e hanhuér *diaulèt.*

*Ha d'en Doar ;* de larèt-è, d'er bed-men hac ol er péh-zou én-ou, èl mei er mor, er pèsquèt, er gùé, el lonnèt a bep-sort, bet-hac er prinhuèt, er bleyon, etc. Doué-è eo dès int croueet hac ou honserv ol : ha penaus-benac ne gomprenamb quet perac en en dès crouéét paud a lonnèt, peré ne zougant (haval velhai) profit er het de vab-dén, péré-zou memb domageabl dehou ; réd-è neoah considérein penaus en treu-ze n'en dint deit de vont drougueahus eid-omb, meid é punition ag er pehet, hac e heèll en distérran ag el lonnèt-ce huo doug d'admirein brastæd en Eutru-Doué, mar considéramb penaus e heèl bout huhé, goaihiad ha nærhenneu é corveu quen distér, ha penans en hum droant pep-unan eit clasq é vouéd ha conservein é vuhé.

Bout ç'ou ardro huéh-mil-vlæ a p'en dès Doué crouéet er béd, ha n'en des meit-t'ou e oair peguehæd e teli hoah padein. Deusto ma heèllai gobér en ævr caer-ze én ur momand, er Scritur e verche é laquas-huéh-de d'er gobér, hac é reposas er seihvet dé ; non pas ma hoai fatiquet é croueein er béd ; mæs eit rein demb d'antand e cessas er seihvet dé a groueein, hac a oudé n'en des groeit espece nehué er bet, penaus-benac ma conærv dalh-mad er-ré en dès crouéet.

Doué n'en dès quet crouéét ol en ioeanneo ag er hommancemand ag er béd : rac-ce hun ineanneu n'en dint quet sortiet a inean Adam ; mæs sortiet

ind a bên-caër a zeourn en Eutru-Doué, péhani, ér memb momant ma form ur horv itré digosté ur voès, e groue unineaun eit bout joentet doh er horv-cé.

**Art. II.** *Hac é Jesus-Chrouist é Vab uniq hun Eutru.*

*Hac é Jesus-Chrouist:* de laret-é, en gréd é ma Jesus-Chrouist Mab uniq en Tad, é ma en eil Person ag en Drinded, en en dès hum hroeit Déu aveid-omb, hac é ma Doué ha Deo assambl: m'en ador hac e laq én-ou me ol confiance.

*Jesus* e seneñ Salvér, de laret-é, en hani en dès hur sauvet ag er péhet hac ag en ifuern. *Chrouist* e seneñ sacret, de laret-é, en hani zou bet sacret guet Doué eit bout hur Profæt, hur Roué, hur Beleg.

*Hun Eutru.* Jesus-Chrouist reve mei Doue, e zou Mæstr general drès quement tra zou: mæs ean zou hoah dré un droæd particulier hun Eutru hac hur Mæstr, rac m'en dès hur prenet dré er bris ag é Oaid précius. Rac-cé a pe gonzamb a Zoue, ni e lar é generel *en Eutru;* mæs a pe gonzamb a Jesus-Chrouist, ni er galhue *hun Eutru.*

**Art III.** *Péhani zou bet conceuet dré er Speret-Santel, gannet ag er Uérhiès glorius Vari.*

*Péhani zou bet conceuet:* Jesus-Chrouist e zou é gurionné Doué èl é Dad, hac é gurionné Déo èl omb: de laret-é, queméret en dès ur horv hac un ineau haval doh hur re-ni, hemb cessein a vout Doue: quemeret en dès ehue guet er horv-cé hun ol infirmitéeu, nameid er péhet, en ignorance hac en inclination d'eu droug. Bout-ç'ou enta dihue natur é Jesus-Chrouist, *en natur a Zouéhac en natur a Zén*, péré eit bout int joentet assambl én ur memb Per-

son, e chom neoah distinguet en eil doh éguilé. Rac-cé n'en des é Jesus-Chrouist meid ur Person, pehani zou Mab-Doue, ingal e peb tra guet é Dad, ha pehani guet en Tad hac er Speret-Santel ne ra meid un Doué hemb quin hac ur memb Doué. En union-ze a zihue natur distinguet é Jesus-Chrouist e zou caus ma larér en en des Doué souffret, é ma marhuet, é ma resuscitet; hac é ma en Dén Mab-Doué, é ma Doué. Mæs n'eèller quet laret é ma bet conceuet en Tad hac er Speret-Santel, en ou dès anduret, e mant marhuet, rac n'ou dés meid ur memb natur guet er Mab, pehani zou bet en effæd conceuet, en dès anduret hac e zou marhuet: rac n'en dai quet doh Person en Tad na doh Person er Speret-Santel é ma bet joentet en natur a Zen; mæs doh Person er Mab hemb quin. Er Mab hemb quin en dès hum broeit Dén; ha non pas en Tad, nac er Speret-Santel. A pe larér hoah é ma disquênnet Mab-Doué ag en Nean eit hum obér Dén aveid-omb, ne faut quet credein en en dès quittet en Nean na cesset a voud én Nean. Quement-ce n'en dai meid ur fæçon de gonz, eit rein demb d'antand en en dès hum joentet ar en doar doh en natur a Zen, doh péhani ne oai quet joentet a guênt. Er Mister-ze zou hanhuet *Mister en Incarnation.*

*Conceuet dré er Speret-Santel.* Jesus-Chrouist revé mei Doué, en dès un Tad, ha n'en dès quet a Vam; ha revé mei Dén, ean en dès het ur Vam, ha n'en dès quet bet a Dad. Er horv en dès queméret, e zou bet formet, dré opération er Speret-Santel, a burran goaid er Uériès glarius Vari.

*Gannet-é ag er Uériès Vari.* Jesus-Chrouist revé mei Doué, e zou a ol viscoah Mab uniq en Tad eternel; ha revé mei Doué ha Dén, é ma Mab d'er

Uériès Vari, péhaoi en dès ean douguet nâu mis itré hé digosté, ha péhaoi, hemb cessein a vout Guériès, er gannas noz Nandelec é Bethleem en ur beurante vras (Leinet Histoèr en Testamaod oehué, Figur VII.)

**Art IV. *En dès andurel idan Ponce-Pilat, e zou bet crucifiet, marhuet hac interret.***

*En dès andurel.* Mab-Doué n'en dès hum hroeit Dén meid eit desquein demb en hèud a salvedigueah, eit rein demb en exampl ag en ol vertuyeu, en ur ohéd vad d'en ol, é vihuein guet humilité é creis er beurante ha poénieu; eit reparein dré e souffranceu en anjuli en doai groeit mab-dén de Zoue dré é orgueil ha dré é ziaboéissance, hac eit en tènnein ag en dannation éternel, en doai meritet dré é behet. Jesus-Chrouist revé mei Dén e andurai : rac en natur divin ne oai quet capabl d'andur; mæs hi e rai neoah ur bris hemb som d'é souffranceu.

*Idan Ponce-Pilat.* De laret-é, Ponce-Pilat, péhani e oai neze Goarnour ag er Judé, e gondaunas Jesus-Chrouist d'er marhue, eit plijein d'er Brincet ag er Velean ha d'en Doctoret ag el Lezen, pére n'eéllènt quet andur er santelah ag é Zoctrin, nac en bardehtæd intampius guet péhani é temallai dehai ou buhe direglet, ou orguell hac ou avarice. Ul lod-vad a ineanneu mad en dès hoah bermen de souffrein a berh er fal Grechénion, rac ma clasquant ou distroein ag er goal hènd.

*E zou bet crucifiet.* Er marhue doh er Groès e oai en iofamao toui manel én amzér-hont, hac e oai reservet d'er brassan torfæterion. Jesus-Chrouist péhani e eéllai paiein hur rançon dré en distèrran ag é actioneu, en dès vènnet andur en tourmant

méhus-cé, èl pe vezai bet un torfætour infam, ha bout tachet doh ur Groès itre deu lair, eit discoein guel peh quer bras é en Doué de béhani é rai satisfaction eid-omb hac én ul leh, péh quen énorm-é er péhet a gaus de béhani e handurai, péh quer pihuiq-é er satisfactioe e rai eit ur péhedeu, ha peh quen istimabl-é er bris ag er græceu e veritai demb. Er Mister-ze e hanhuer *Mister er Redamption*. Quement græce hun nès ér béd-men, ha quemènt mad e esperamb ér bed-aral, e recenamb dré veriten é vuhé, é Bassion hac é varhue, a behani é ramb el lid canvéus Güinér er Groès.

*Marhuet*. Marhue Jesus-Chrouist e zou arribuet èl hani en ded-aral, de laret-é, dré en disparti ag é inean a-zoh e gorv. Mæs en natur divin e chomas perpet joentet doh en inean ha doh er horv. Marhuet é eit pehedeu Adam hac Eve, hac eit re en ol dud. Groeit en des satisfaction antiér eid en ol pehedeu deja commettet, hac e vou hoah commettet beèd er fin ag er bed. Mæs eit quement-cé, en ol ne receuant quet er freh ag e varhue, eme er Honcil a-Trante; ha n'en domb quet exant a obér penigen, a p'en dai güir n'en domb lodèq én e veriteu meit revé er boen e laquamb d'obér satisfaction de Zoué eit hur péhedeu. Requis oai demb ma vezai deit Jesus-Chrouist ar en doar d'obér satisfaction aveid-omb : rac mabdén ne oai quet capabl d'ober de Zoué ur satisfaction dign eid en offance groeit d'é vajesté infini. Doué e oai libr de bardonnein demb hur pehedeu, hemb goulèn satisfaction er bet ; mæs é justice ne vai quet bet coutantet, ha ne oai meid un Doué groeit Den capabl d'hé houtantein.

*Hac interret*. Goude marhue Jesus-Chrouist, péhani e arrihuas ardro tair ær arlerh creisté, un den devod hanhuet Jojeb, e yas de oulèn é gorv

guet Pilat, hac el lieinnas én ul lincèll e oai bet reit dre charité: ean el laquas én ur bé nehué en doai groeit gobér én ur roh, e pehani ne oai bet hoah interret hanni. Inou é chomas ag er Gùiner de nnz beèd er Sul vitin. Jesus-Chrouist e zau gannet é peuranté; bihuet en dès é peuranté, marhuet-é é peuranté, hac interret-é bet guet peuranté. (Leinet Histoer en Testamand nehué a oude er Figur LII beèd er Figur LIX).

ART V. *E zou disquennet d'el Limbeu, hac en drivet dé é ma resuscitet a varhue de vihue.*

***E zou disquennet d'el Limbeu.*** Goudé marhue Jesus-Chrouist, é mean dispartiet a zoh é gorv, e zisquênnas d'el Limbeu eit delivrein ineannen en dud just e oai inou doh er gartoz. El Limbeu e oai ul leh idan en daar, e pehani é reposai ineanneu en dud santel hont péré zou bet fidelloh de chervige Doné quênt Donnedigueah Jesus-Chrouist, eit n'en dai bermen en darn muyan ag er Giechênion, ha péré e ortai guet hirreah ma vezai deit Jesus d'ou delivrein ha d'ouhassguet-t'ou é triomfl d'en Nean, a béhani e hoai chairret en or doh en dud, beèd que n'en devezai Jesus-Chrouist hé digueoret dré é varhue. Ne oniamb quet sur hac ean e zelivras ehué er-ré e andurai poenieu tamporel ér Purgatoër: mæs goud e ramb sur ne zelivras quet ér-recondannet d'er poénieu eternel ag en ihuern; rac n'en dès remission er bet eid er-ré-zé. Brassæd é teliai bout joe en ineanneu hont a pe arrihuas Jesus-Chrouist d'ou visitein!

***En drivet dé é ma resuscitet a varhue de vihue.*** Er Juivet guet eun na vezai deit Disciplet Jesus de glasq é gorv, ha n'ou devezai brudet é hoai resusci-

tet, e siêllas er mein e oai é holein er bé, hac e laquas inou soudardet é goard. Mæs d'er Sul a vitinmat, inean Jesus-Chrouist e hum joentas arré doh e gorv, hac ean e sortias len a hloer er mæz ag er be. Da de-cé, pehani zou Sul Vâsq, ean e aparissas de verhèt devod péré, guet er gredèn é houi hoah e gorv ér be, e oai oueit d'inou eit er baumein. Ardro en noz ean e aparissas ehué d'é Apostolet. (Histoër en Testamand nehué Figur LIX ha LX).

**Art. VI.** *E zou montet d'en Nean : hac azéet én tu diheu de Zoué en Tad ol-Buissant.*

*E zou montet d'en Nean.* Jesus-Chrouist goudé é Resurrection e chomas hoah ar en doar durant deuguênt dé, hac e aparissas liès d'é Apostolet, eit discoein splann dehai e hoai resuscitet, eit ou honsolein hac ou instrugein. D'en eu-uguêntvet dé ean e ordrenas tehai perdêg en Aviél partout dré er bed, hac e bratas tehai er Speret-Santel guet assurance e vezai bet guet e Ilis beed er fin ag er bed, hac en en devai he honduiet a lein en Nean. Neze ean ou hassas guet-t'ou ar er Manné Olivet : inou ean e ras tehai e venidiction, hac e sàuas d'en Nean én ou fresance. Ag er Mister-ze é ra en Ilis el lid triomflus *Rieu en Asçansion.* Jesus-Chrouist n'en dès quet manquet d'e bromess : rac eit boud ean montet d'en Nean, ni e ouair é ma hoah guenemb ar en doar en ur fæçon invisibl : rac é ma én effæd hac é gurionné er Sacremand adorabl ag en Autær; é ma guet e Ilis ha guet peb Fidel dre é bræce hac é brotection spécial. (Histoër en Testamand nehue Figur LXI).

*Hac azéet én tu diheu de Zoué...* Doue zou ur pur Isprit hemb corv; *rac-cé n'en dès na tu diheu na tu cleı.* Er Speret Santel eit hum ober doh hur speret

gosanoha ponnér, en dès impiéet conzeu figuret eit rein demb d'antand penaus Jesus-Chrouist avèl Doné, e jouiss én Nean ag er memb puissance hac er memb gloér a beré e jouss é Dad éternel, hac avèl Doué ha Dén, e ma sàuet drès en ol treu crouéet d'en ihuellan rang arlerh Doué. A pe fal demb inonrein unan-benac, ne gavamb quet guèl léh de rein dehou, eit el laquad de chouquein en tu dihen d'er mæstr ag en ti. N'en dai quet laret eit quement-cé é ma Jesus-Chrouist azéet én Nean quêntoh eid én é sàu, mæs laret-é amen *é ma azéet*, eit merchein demb en en dès accomplisset hac achihuet tout er peh en doai d'obér eit hur redamption, just-él mei merchet é Acteu en Apostolet en er guélas S. Stevan en é sàu en Nean, eit discuein demb é ma dalhmad é zeleged digueor ar é Ilis, hac é ma prest perpet d'he assistein ha d'hé secour.

Guélein e rér hoah hinihue én un Ilis e ras Santès Hélèn sebùelet er Manné Olivet en traceue lausquas Treid hur Salvér én doar a pe vontas d'en Nean. Assaiet-zou bet pahuein en andred-cé : mæs en doar e strinqueai er pahuage doh er vechérerion; ha d'en nivér a zoar en dès douguet er Fidelet dré zevotion ag el leh santel-zé, ne seblantt quet mui eit pe ne uai quet bet touchet doh-t'ou, ha rontt Treid hun Salver e chom attàu quen antiér èl biscoah. Jesus-Chrouist montet d'er Nean, e zou hun Avocat, hur Beleg, hur Bugul, hon Exampl, hur Mæstr, etc. (Leinet er Hunsiderationeu santel, *quetan Méditation*).

## Art. VII. *A inou é tei de jugein er-rè vihue hac er-rè varhue.*

*A inou é tei de jugein.* Jesus-Chrouist péhani

zou bermen é lein en Nean, e von guélet un dé é tonnet lén a bloêr eit jugein en ol dud assamblet én ur memb leh, ha rein de bep-unan er peh en devou meritet dré e ævreu mat pe droug. N'en dès meit Doue en dès en droæd de jugein en dud : mæs Jesus-Chrouist, dre m'en dai hun Eutru rac m'en dès hur prenet dré er brisag e Oaid précius, en dès ebué receuet er bouvoër d'exelcein é hunan er Jugemant-cé én ur læçon splann ha sansibl; ha rac-cé é ma laret é tei en achémand ag er béd de jugein er-ré vihue hac er-ré varhue. Mæs opèn er Jugemant general, ni e ouair é hès hoah ur Jugemant particulier, pehani e bum broa er momand ma varhue peb-unan : de laret-é, ni e grèd ferm guet en Ilis penans, quenteh él ma vai dispartiet un inean a zoh hé borv, é compariss dirac Doue, eit receu en arrest a bé bonheur pe malheur éternel; hac er Jugemant general ne changeou nitra ér santance prononcet é Jugemant particulier peb-unan. Doué ne rei enta er Jugemant general meid eit difforh publiquemand é serviterion fidel doh é enemiset, eit recompancein, pe punissein en dud en ou horv quer clous el en ou inean, hac eit cresquein gloër er Sænt ha tourmand er beherion, reve m'ou devou meritet en eil hac eguile. (Leinet er bempet Chapistr ag er Reflexioneuar er pedair fin dehuehan).

*Er-ré vihue hac er-ré varhue:* de laret-é, er-ré zou marhuet a oudé er bommancemand ag er béd, hac er-re e varhuou quênd en amzer-bont; hac er-re e vou hoah bihue nevé ar en doar. Ne fehai bout nitra paud blaouahussobeid er peb en dès laret Jesus-Chrouist e arrihuou nezé. En dud e sehou guet scontt ag er malheurieu a beré é vou menacet er bed. Er beherion e bedou er mannéeu de goućb ar

nehai ha d'ou golein. Endrougueu e gouéhou ar en dud impi, e vou eit-t'ai èl un ihuern commancet; mæs chervige e reint de burifiero en dud just, ha de gresquein ou honfiance é misericord ou Juge. A pe vou erribue en de hac en ær ag er Jugemant, ha m'en don en Ælet sonnet guet hou zrompetteu, er-ré varhue e resusciton hac e hum assamblou ag er puar born ag er bed el léh destinet eid er Jugemant. Guelet vou Jesus-Chrouist e tesquén ag en Nean guet ur bouvoer hac ur majeste hemb par, ha tro-ha-tro dehou en Ælet hac er Sænt. E Apostolet, re vé er promess en dès groeit tehai, e vou chouquet guet-t'ou eit jugein er béd. Nezé é vou digueoret el livr ag er housciänceu, ha ne chomou nitra cuhet : disoleit vou ol actioneu en dud, hac examinet veint perhuch. Arlerh en Ælet e zifforhou er-ré fal doh er-ré vat : er-ré vad e vou laqueit en tu diheu de Jesus, hac er-re fal én é du clei. Nezé er Juge souveræn e larou d'er-ré e vou éo é du diheu : *Deit hui, péré zou bet béniguet guet me Zad, queméret position ag er Ranteleah e zou bet preparet teoh ag er hommancemand ag er béd.* Arlerh een e larou d'er-ré e vou én é du clei : *Peëlleit doheign tud meliguet, quéret d'en tan éternel e zou bet preparet d'en diaul ha d'é ælet.* Quentéh er-ré-men e yei d'en tourmanteu éternel, hac er-ré just e yei guet Jesus-Chrouist d'er joyeu éternel.

## ART. VIII. *Me grèd ér Speret-Santel.*

*Me grèd ér Speret-Santel;* de laret-é, me grèd é ma er Speret-Santel eo drivet Person ag en Driudèt : me grèd é ta ag en Tad hac er Mab; é ma Doué èl en Tad hac er Mab, hac en en dès er memb natur guet en eu Berson-ze; m'en ador guet Done en Tad

ha Doué er Mab, él er vamèn ag er vuhé nehué e mès receuet er Vadiéot, hac a ol er græceu hac inspirationeu mad e receuan bamdé : me laq én-ou me ol confiance : me zezir ma rei é zamurance én inean, èl én é Dampl, ma quemérou position a nehi, ha ma forbanou a me horv hac a me bulon ol er péh e eèllehai displige tehou. (Loinet er Honsiderationeu santel, *Méditation quetan*).

**Art. IX. *En Ilis Santel, Catholiq, er Gommunion ag er Sænt.***

*En Ilis Santel.* En dud lourd a speret, a pe gleuant conz ag en Ilis, e antand en Tampleu santel e peré en hum assambl er Fidelet én pedein. Mæs n'en dai quet honneh e er seoeficatiou én dès er guir *Ilis* e Symbol en Apostolet. Petra-é enta en Ilis? rac n'en dès meid unan veritabl. En Ilis e zou an assamble a Fidelet Crechéuion, péré zou aliet dré er profession ag er memb Fe, dré en usage ag er memb Sacremanteu, ha dré en aboeissance d'en dud a Ilis ou Bugulion spirituel : n'eèllér quet bout salvet er mæz ag en assamblé-zé; streauet-e partout dré er bed, ha padein e rei beèd er finag er bed : er pen a nehi o'eèll quet bout guelet, e zou Jesus-Chrouist, hac er pèn e eèll bout guelet, e zou hun Tad santel er Pab, Viquel Jesus-Chrouist ar en doar.

En explication-zé ag eo Ilis é caver en ol armage necessæi eit combattein ha feahein er faus doctoret, peré e assai hadein un doctrin benac nehué ér Grechénéah : question-é enta a hé homprenein erhad.

N'en dès meid un Ilis veritabl; rac er Fidelet péré e gompos en assamblé-zé, ne rnot ol meid ur horv; n'ou dès ol meid ur memb pèn, ur memb ispiit, pchanire ra buhé de tout er horv, ha de beb

mambr bihue ag er horv; n'ou dès ol meid ur memb Fé, ur memb Esperance, hac er memb madeu spirituel. N'en dai ehué meid en assamblé-zé é rantér de Zoué en inour e zou deliet tehou. Mæs pihue e hanhuér Fidelet Crechénion, pé autremant, petra zou requis eit boud ag en Ilis? Hanhuein e rer *Fidelet Crechénion* er-ré zou badéet, e grèd, hac e ra profession ag en Doctrin a Grechéneah : hac él-cé eit boud ag en Ilis, red-é bout badéet, ha gobér profession a gredein é Jesus-Chrouist, hac ol er peh en dès ansaignet ha revelet d'en assamblé-zé. A pe laramb n'eèllér quet bout salvet ér mæz a nehi, ni e antand penaus er-ré ne rant quet profession ag er memb Fé, pé n'en dint quet lodêq én usage ag er memb Sacremanteu, pé n'aboeissant quet d'er Vugulion spirituel, er-ré-zé zou ér mæz, ha n'eèllant quet bout salvet. Rac-cé en *Apostadet*, de laret-é, er-ré e renonci de Jesus-Chrouist ha d'é Zoctrin, hac en *héritiquet* de laret-é, er-ré en dès santimanten particuliér ar certæn poenden ag er Fé hac e refus sèntein doh en Ilis, penaus-benac ma rant profession a gredein é Jesus-Chrouist, hac a héli é Zoctrin, er-ré-zé zou ér mæz ag en Ilis; rac n'en dint quet aliet guet er Fidelet Crechenion dré er profession ag er memb Fé.

Er-ré *excommuniet*, de laret-é, er-ré en dès en Ilis forhet a gans d'ou diaboeissance pé a gans d'ur hrim benac, ag en droædeu on doai d'hé madeu spirituel, er-ré-zé, penaus-benac ma vihuant gubavé é mesq er Fidelet ha ma credant ol er peh e grèd en Ilis, e zou neoah ér mæz a nehi, rac n'en dint quet aliet guet hé bngalé dré en usage ag er memb Sacremanteu.

Er *sysmatiquet*, de laret-é, er-ré e refus aboeis-

sein d'er Vugulion spiritael, é special d'huo Tad santel er Pab, hac e véan hum gondui d'ou fantazi, penaus-benac ma credant é Jesus-Chrouist, hac ol er peh e ansaign en Ilis a hènd-aral, er-re-ze zou hoah er mæz, rac n'en dint quet aliet guet er Fidelet dré en oboeissance d'en dud a Ilis.

Er beherieu pere n'en dint quet excommuniet, e zou mambreu d'en Ilis; rac Jesus-Chrouist e ansaign demb én Aviel é hès é assamblé er Fidelet ar en doar, plous ha gran mat, tud vat ha tud fal, ha ne vaint difforhet meid én achemand ag er béd, a pe zei de rein de beb-unan reve é œvreu.

*Santel, Catholiq*. A guemend en dès hum vellet bet-ha bermen a hadein é mésq er bobl ar faus Doctrin benac, n'en dès bet quasi hanni n'en dès brudet é hoai degasset guet Doue eit difari en Ilis. Ol en ou dès hum vantet gueh-t'er-ueh é hoai ou assamblé ind oai veritabl Ilis Jesus-Chrouist, ha ne vai bet hanni salvet a guemént n'ou helhai quet. En dara moyan, eit cavouet æssoh en tu de drompein er bobl, en dès laret ne glasquènt meit gùellad er Religion ha creffnuad en Aviel. Er fal Grechenion, pere zou scueh guet Lezèn Jesus-Chrouist, ne zezirant quet guel eit cavouet unan-benac e ansaignou dehai er Religion d'ou guis ha fantazi. En dud ignorant, pere zou perpet prest de guemér er plæg e assaièr rein dehai, e rid arlerh en treu nehué, hac e gav er blijadur vras é cheleuet er-ré he lar caer dehai eit ou zrompein. Mæs ind e zelèbai gued penaus Ilis Jesus-Chrouist ne change quet, hac en hi des pear caractær pere he disting doh en ol assambleieu-aral, pere hum vantt gueh-t'er-ueh a vout veritabl Ilis Jesus-Chrouist. Rac n'en dès meid en Ilis Romæn e zou Unan, Santel, Catholiq hac Apostoliq.

En Ilis zou *Unan;* rac en ol mambreu péré hé hompos, n'ou dès meid ur memb pèn, pehani zou Jesus-Chrouist, ha pébani en dès reit de S. Pierr, ha d'en ol Pabet ar é lerb, en otorité spirituel ar beb Éscob hac ar beb Fidel. Rac-cé hun Tad santel er Pab, Viquel Jesus-Chrouist, e zou Bugul er Vugulion ha Bugul en devèd. Peb Escob guet é zevèd e form ul lod ag en Ilis general; hac en ol Fidelet guet ou Bugulion, e zou aliet guet hun Tad santel er Pab dré er memb creden, dré er memb espérance, dre er memb Doctrin, dre er memb Sacremanteu; ha ne rant ol meid ur memb corv.

En Ilis zou *Santel :* rac n'en dès meid én assamble-ze e ranter de Zoué en inour e zou deliet tehou; rac Jesus-Chrouist er pèn a nehi, e zou santel hac er vamen ag en ol santeleah; rac ne gréd na ne ansaign meid en Doctrin santel hi dès desquet guet hé Mæstr divin : rac ul lod-vad a hé mambreu e zou santel, hac ér mæz a nehi n'en dès quet a santeleah nac a salvedigueah : rac conduiet-é perpet dré er Speret Santel, pehani e ra debi n'eèll quet hum drompein nac aprouvein er gorruption. Remerquet erbade hès en Ilis deu rum tud; devèd ha Bugulion : d'er Vugulion-é ansaignein; ha d'en devèd-é cheleuet hac aboeissein. D'er Vugulion en en dès Jesus-Chrouist laret : *Quéret, ansaignet quemènt Nation zou, ha badéet ind é Hanhue en Tad, hac er Mab hac er Speret-Santel : é hon gueneoh bamdé beèd en achémand ag er béd :* ha d'en devèd en en dès laret : *En n'emb na cheleuou quet en Ilis*, a zeli bout *trætet él ur Payan hac ur pékour publiq.* Mæs remerquet hoah penaus n'en dai quet d'hun Tad santel er Pab hemb quin, na de beb Escob e particuliér, mæs d'er borv general ag er Vugulion spirituel en en dès hun Salvér grateit é assistance eit ne hum

drompeint quet Rac er Pab deuato ma talh én Ilis erhettan rang a inour hac a otorité, ha m'en dès berh ar beb Escob hac ar beb Fidel, n'en dai quet exantoh a hum drompein eid un aral. Mæs ur uéh ma hum accord en nombr brassan ag en Escobet guet hun Tad santel er Pab de zoug ur Jugemand ar un articl pe affær benac, ne vai quet mui moyand de reculein, hac obliget-é peb Fidel de sèntein doh er Jugemant-cé, idan boen a ziaboeissein d'en Ilis. Honneh é en Ilis pehani zou assistet guet er Speret-Santel, ha pehani n'eèll quet hum drompein.

En Ilis zou *Catholiq:* rac ag er hommancemand ag er béd ul lod-vad a dud en dès gorteit guet hirreah Donnedigueah hun Salver, en dès esperet énou hac en dès bihuet paud santelloh eit ne ra bermen en darn muyan ag er Grechenion. En dud-hont e oai, éu ur fæçon, ag en Ilis en dès établisset Jesus-Chrouist, hac e badou beèd er fin ag er bed. En Ilis zou hoah *Catholiq*, rac m'en dai streauet partout dré er bed. En effæd n'en dès canton ar en doar ne gavér inou Fidelet Catholiq; hac ol er vugale badéet é mésq en Héritiquet ha Sysmatiquet, e zou gùir mambreu d'Ilis Jesus-Chrouist, beèd quene za dehai cousantein ag ou vat volanté d'en Héresi pé d'er Sysm.

En Ilis zou *Apostoliq;* rac m'en dai en Apostolet en dès he streauet partout ha cimantet guet ou goaid; rac ma crèd ha ma hansaign ol er peh en dès en Apostolet credet hac ansaignet, ha rac m'en dai conduiet dré Escobet, peré en dès queméret carg en Apostolet.

Caer en devou en Heritiquet crial hac hum vantein peb-unan d'é du, é ma ou assambléieu-é veritabl Ilis Jesus-Chrouist : jamæs ne ziscoeint é mant *Unan*, *Santel*, *Catholiq*, *hac Apostoliq*. Penaus é

vehent ind *Unan*, durand ne hum accordant itré-d'ai, meid eit ravagein en Ilis Romæn? Penaus é vehent int *Santel*, durand ma tigueorant en or d'él libertinage ha d'er gorruption? Penaus é vehent int *Catholiq*, durand n'en dint streàuet meid én ur horniq-bro-benac, lod én ur hanton, lod én ur banton-aral? Goud e rér pegource en ou dès commancet, ha ne chom mui trace er het ag ul lod-vad a nehai. En effaed n'en dès Hérétiq er bet ue vehai cêllet temall dehou er peh e larai Tertulian d'ar-ré ag é amzér : « A bebane hoh hui deit? Deh pé en « de quént, ne oai rontt er bet a hanah. » Penaus é vehênt-ind *Apostoliq*, durand ne raot meit dispên ha foudein er péh en dès groeit en Apostolet? A berh pihue é mant int bet degasset? Quênt mei parisset Luther en Allemagn ha Calvin é France, mèn é hoai er Brotestantet? A berh pihue en en dès Luther ha Calvin receuet er bouvoer de berdêg ou lezên?

N'en dès enta meid en Ilis Romæn e cell hum blorifiein a voud *Unan*, *Santel*, *Catholiq* hac *Apostoliq*. Hé hanhuein e rér *Romæn*, rac er pen visibl a nehi e zou hun Tad santel er Pab, Escob a Rom hac Héritour d'er bettan ranga otorité hac a inour en doai reit Jesus-Chrouist de S. Pierr drès en Apostolet-aral; de bére en en doai reit ehué é otorité eit streàuein é Ilis partout dré er béd. En Apostolet en dès instruget ha casset Escobet, de beré en ou dès reit er haractær hac en otorité ou doai receuet guet Jesus-Chrouist : én Escobet-cé en dès reit er memb caractær hac er memb otorité d'er-ré zou deit én ou léh, hac el-cé en Ilis e bad a rum-de-rum, hac e badou perpet guet er memb caractær hac er memb otorité hi dès receuet guet Jesus-Chrouist dré zeourn en Apostolet. Ne oulen-

namb bermen guet enemiset en Ilis meit ma tiscoeint temb chué en ou dès en ou assambléieu ur rangèn a Escobet, péré en devou receuet a zourn de zourn ou haractær hac ou fouvoér guet en Apostolet. Eit hum sauvein ag en temall-zé e rér dehai, ind ou dès cavet de laret é ma d'er bobl é tegoueh rein ou otorité hac ou mission d'en dud a Ilis. Mæs ind e zehai considerein penaus un otorité spirituel, èl mei hani en Ilis, n'eell quet coueh itré deourn er bobl nac en dud carguet ag en aflærien tamporel. Er bobl e eell goulèn ha presantein; mæs en Ilis he hunan en dès en droæd de rein d'é Ministret caractær, otorité ha mission; ha pihue benac e antreehai én hargueu ag en Ilis dre un or aral, e vehai un intru *hac ul lair*, e-me Jesus-Chrouist.

*Er Gommunion ag er Sænt* Dré er guirieu-zé ag en nàuvet artiel, ni e antand é ma berder en ol Fidelet Crechenion, hac e ma cummun itré-d'ai en ol maden spirituel ag en Ilis. Rac èl m'en dint ol membreu d'ur memb corv; pehani zou en Ilis, ol e mant chué lodêq én æyreu mat, ér græceu hac ér Sacremanteu en des laqueit Jesus-Chrouist én Ilis. Rac-ce er Grechénion peré zou er stad a græce, e zou lodêq ha participant én ol Overenneu e larér er Grecheneah, én ol Pedenneu public ha particulièr, én ol æyreu mat, hac en ol vertuyeu e bratiq er Fidelet ne vern mèn-é.

Er Grechénion peré zou ér stad a bèbet marvel, n'en dint quet lodêq ér memb fæçon en avantagezé, penaus-benac m'en dint participant én ul lodvad a dreu e Communion er Sænt. Rac en union e gonservant guet en Ilis, ou dalh perpet én ur stad ma beèllant profitteinag er Pedenneu hac æyreu mad e rer én Ilis, ha meritein guet Doué dré secour erré ral, er græce de hum gonvertissein. Ur péhour

e zou èl ur mambr marhue, mæs aliet-é neoah guet en Ilis dre er profession ag ur memb Fé, hac ag ur memb Espérance, dré en obeissance exterior d'er Vugulion spirituel, ha dré eo droæd e gonserv de vout lodèq (mar car) ér memb Sacremanteu. Brassoh-é hoah e avantage eit hani er-ré zou absolumant forhet dre en excommunication-vras a Gommunion en Ilis. Rac er-ré-zé n'ou dès mui lod er bet ér madeu spirituel ag en Ilis. Haval int doh hugalé dissènt en dès ou zad hac ou mam desheritet ha forbannet ag ou hompagnoneah. Mæs èl ma conservant perpét ér Vadiènd ou dès receuet, en Ilis e gonserv ehué un droæd ar nehai, hac e eèll (mar caraot) rantein dehai er péh hi dès lamet guet-t'ai.

Remerquet erhad penaus er Gommunion-zé e zou itré er Fidelet. Ne achibue quet guet er vuhémen: padein e ra hoah ér vuhé-aral; ha n'en dès meid er-ré dannet n'ou dès lod er bet én-hi. Rac en Ilis e uélamb ar en doar, n'en dai meid ul lod ag un Ilis generaloh, péhani e gomprèn ol mambreu Jesus-Chrouist, de laret-é, en ineaoeu e zou én Nean, er-ré e aodur ér Purgatoër, hac er-ré zou hoah ar en doar. Bout-ç'ou un union hac ur Gommunioosterd itré en tair assamblé-zé ér fæçon-men: en hani zou én Nean e oulèn guet Doué græceu ha secourieu eid en hani zou ar en doar, ha delivrance pé soulagemand en hani zou ér Purgatoër. En assamble zou ar en doar, e bedehué eid en hani zou er Purgatoër, e fourniss a he lod de bloer en hani zou én Nean, dre er pratiq ag en æyreu mat ha dré er Sacrifice santel e offr de Zoue éo bé meur: hac en assamblé zou ér Purgatoër, e receu secour ha soulagemant guet en hani zou én Nean, ha memb guet en hani zou ar en doar.

Hanhuein e rér en assamblé ag en Nean, *en Ilis*

*triomfus*, rac m'hi dès douguet er victoër ar enemiset hur salvedigueah, ha ma triomfl guet Jesus-Chrouist én é bloer. Hanhuein e rér en hani ag er Purgatoër, *en Ilis é souffrance*, a gaus d'er poenieu e andur eit gober satisfaction de Zoué. Hanhuein e rér en hani zou hoah ar en doar, *en Ilis é brizel*, a gaus d'er brizélieu e ra dehi bamdé er goal-speret, er Juivet, er Bayannet, en Heritiquet, er Sysmatiquet, hac er fal Grechénion. En diaul e ra mil tro eid assai trompein ha corromplein er Fidelet : en Huguenaudet e hum laq de unan guet er goal-speret eit ravagein en Ilis : er fal Grechénion hé disinour dré ou modeu hac ou buhé corromplet : caus int m'en dai blasfæmet Hanhue santel en Eutrn-Doué é mesq en dud hèmb Fé ha hemb Religion, péré e gav de laret n'en dès quet mui a santeleah ar en doar, hac en en dès Jesus-Chrouist abandonnet é Ilis : er goab hac en disprisance e rér ag en devotion, e zistro ul lod-vad a chervige Doué : er goal exsampleu hac erscandal e gurrompl en dud youanq : er honseilleu fal hac er mélationeu e rér de vodeu ha custumeu er bed, eantretèn er beherion ér goal hènd; ha contraignet vér d'avouéein é vou bihan en nombr ag er-ré salvet ha bras en nombr ag er-ré dannet. (Leinet en nâuvet Chapistr ag er Reflexioneu ar er pedair fin debuéhan.)

**Art. X.** ***Er Remission ag er péhedeu.***

Unan a avantageu caërran en Ilis, e zou er bouvoër en dès reit Jesus-Chrouist dehi de hardonein peb sort péhedeu. Gannet omb ol ér péhet, ha ne fehèmb quet bout mambreu d'en Ilis na lodéq éu he madeu spirituel, quenevai ma ta Doué dré é visericord d'accordein demb er Remission ag er péhet originel ér Sacremand a Vadient. Mæs Doué e

ouair é ma rai oann ha rai fragil mab-dén, eit ma conservehai peèl er guettan græce-zé : hac-cé ean en des instituet boah Sacremanteu aral, é spécial er Benigèn, dré behani é pardon ou féhedeu d'er-ré en dès ag ou fauteu ur guir Contrition, hac e oulèn guet-t'ou misericord guet humilité ha ferm propoz d'obér satisfaction a nehai ha de beèllad doh t'ai en amzér de zonnet. Er Remission-ze ag er pehedeu e zou ur freh a Vériteu Jesus-Chrouist, marhuet ér Groès. (Er Chapistr ag er Sacremanteu n'en dai meid ur suitt hac un explication ag en articl-zé.)

## Art. XI. *Er Resurrection general ag er hiq.*

Goudé er marhue péhani zou en disparti ag en inean a zoh er horv, hac e arribuou guenemb prestoh eit ne chongeamb, hur horveu e retournou de zoar hac hun ineanneu e gomparissou dirac Doué eit bout juget. (Leinet er huarvet Chapistr ag er Reflexioneu ar er pedair fin dehuehan.) Mæs hur horveu ne chomeint quet birhuiquin én doar : rac de er Jugemant general é resusciteint, eit bout lodèq é bonheur, pé é malheur éternel hun ineanneu Rac-ce dré *er Resurrection general ag er hiq* ni e antand é tènnou Doue ag er peudr hac ag er gorruption, er memb corv hac er memb quiq hun nès bermen, hac é tei hun ineanneu de hum joentein doh hur horveu, ha jamæs separation ne vou mui itré d'ai.

Ol e resuscitehèmb, é-me S. Paul; mæs boud e vou quêmb itré en dud just hac er beherion. Er-ré e varhue ér stad a bebet marvel, e resuscitou eit bout malheurus durand un eternté, hac eid andur en ou horv hac en ou inean tourmanteu horribl ha continuel : ou horveu e vou lous, eahus ha blaouahus de uélet. Mæs er-ré e varhue ér stad a græce

Doué, e resuscitou eit bout heurus de virhuiquin : ou horveu e vou splann ha ligûernus èl er stirèt ; ne veint mui chuget na de gorruption na de zroug er bet ; quer scan veint ma passeint én ur momand ag ul leh d'en aral ; quer sontil veint ma trezeint hemb poén er bet en treu calettan, ha ne vou nitra capabl d'ou arrest. Ne vou meid er-ré e vou bet santelemant cruel doh ou horv er bed-men hac en devou bet ur marhue mat, e vou lodéq én avantageu-zé. Rac er re en dou mignonnet ou horv ha reit dehou é ol coutantemant, e cessou ag er momand ag ou marhue e vout mambreu d'en Ilis, hac a oezé é hantréeint é assamblé en diaulet. Jesus-Chrouist en des reit demb splann d'antand é vou hennen vou en nombr brassan, a p'en dès laret é *ma franq en hènd e gondui d'en dannation, hac é hès paud e guèrh én ou.*

## Art. XII. *Er Vuhé éternel.*

De laret-é, ur vuhé heurus de virhuiquin e vou recompance en dud just, hac un éternité a valheur e vou punition er beherion. Dré en articl-zé ni e ra enta profession a gredein penaus en incanneu e sorti ag er bed-men purifiet ag ou fauteu, a jouiss ér Baraouis ag ul lehuiné hemb par ; hac arlerh er Resurrection general e tei ehué ou horveu de vout lodéq en ou bonheur durand un eternité. (Leinet en eihvet Chapistr ag er Reflexioneu ar er pedair fin dehuehan.) Mæs a fæd er beherion, ni e grèd n'antreeint jamæs én Nean, mar marhuant cablus ha ne vehai meid ag ur pehet marvel ; hac é veint tourmantet guet en diaulet én ur ovèll a dan, hemb arsàu na discueh nac esperance er bet a sorti, nac a uelet jamæs en Eutru-Doue. (Leinet en huéhvet

Chapistrag er Reflexioneu ar er pedair fin dehuéhan.)

Ne fehemb quet gobér guel, a pe laramb en articlemen ag er Symbol, eit considerein a dost e homb crouéet ha laqueit ér béd eit hanauein, carein ha chervigein Doué, ha dré er moyand-cé gounid er vuhé éternel. Ma ne chongeamb quet ér vuhé-zé durand ma homb ar en doar, pé ma ne chongeamb én-hi meit diar scan, e homb én danger a hé bol, ha ræson e vehai d'hur seèllet él tud foll hac amoæt. Rac en ancoeh ag er bonheur-zé e zou pèn-caus de zannation en darn muyan ag en dud, hac er vamen ag ul lod-vad ag en drougueu e andurambér vuhémen. Én effæd, ne zougehêmb quet er beuranté, en disprisance, en anjulieu, er goal-gonzereah, nac en treu aral guet peré e vemb poénict ha chagrinet quel liès, pe gonsidérehèmb penaus en ol drougueu-zé e bassén ur momant, hac e heellamb, dré en implé mad a nehai, meritein ul lehuiné, ur gloér ha madeu peré n'ou devou quet a fin.

## Remerq a gonsequance ar er Symbol.

Ag er gurionnéeu conz comprênet én articleu ag er Symbol, bout ç'ou pedair special e omb obliget de oud a uellan m'en domb capabl, idan boen a zannation : 1° Mistér en Drindét Santel ; 2° Faute Adam ; 3° Er reparation en des groeit Jesus-Chrouist ag er faute-zé ; 4° Hun inéan ne varhuou quet.

1° *A Vistér en Drindét Santel*. Red-é goud é bès un Doue ; é bès tri-Person e Doué, en Tad-é er hettan, en eil er Mab, hac en drivet e zou er Sperèt-Santel. Er Mab e zou angeandret ag en Tad ; er Sperat-Santel e za ag en Tad hac er Mab ; hac en tri Person-zé ne rant meid un Doue hemb quin, rac n'ou dès ou zri meid er memb natur hac er memb Divinité.

2° *A faute Adam.* Er Fé e ansaign demb é crouéas en Eutru Doué Adam hac Eve ér stad a hræce hac a innoçance, hac é heèllènt bout perpet heurus ér stad-cé, p'ou devezai caret. Pe vezènt bet dalh-mat fidel de Zoué, jamæs ne vezènt marhuet; mæs treménet vezènt ag el lehuiné temporel d'el lehuiné éternel, eit péhani e hoènt crouéet. Doué en doai int laqueit ér Baraouis terrestr, hac e lausquas én ou disposition ol er fréh e oai inon, nameid unan, a behani é tihuénnas doh-t'ai daibrein idan boen a vout punisset ar en tache. En diaul, dré jalousi doh ou bonheur, e solitas hur hettan mam de zaibrein ag er frehèn dihuènnet doh-t'ai; ha goudé m'hi doai daibret, hi e ouinas ar hé fried d'ober él-d'hi. Quenteh Doué ou houdannas, int hac ol ou bugalé ar ou lerh, de verbuel ha de vout dannet ma n'ou devezai groeit pénigèn. Dré zaboeissance hur hettan tad é ma bet corromplet natur mab-dén, hac é homb chuget d'hur bout dalh-mat brizel doh hur goal inclinationeu, peré hun doug hemb cess d'er péhet, ha peré-zou pen-caus d'en afflictioneu ha clinhuedeu e gouch ar-namb. Rac-cé mab-den, pehani e oai bet croueet guet perfætioneu tostiq haval doh re en Ælèt, e zou deit dré en debordemant ag é galon, de vout haval doh el lonnèt hemb ræzon.

3° *Ag er reparation en dès groeit Jesus-Chrouist a faute Adam.* Ol é vezèmb chomet idan er bouis ag er gondannation-zé hemb espérance er bet a visericord, quenevé m'en dès Mab-Doué, en eil Person ag en Drindèt, hum broeit Dén, eit gobér satisfaction eid omb de justice é Dad, eit hur prenein ag er pehet hac ag en ihuern, dre er bris ag é Oaid précius. Méritet en dès temb græceu hilleih pihuiqueoh ha crethuoh eid er-re e oai bet reit

d'Adam ha d'Eve én hou stad a innoçance. N'en dès bet na ne vou jamæs hanni salvet, nameit dré é veriten.

4° *Hun inean ne varhuou quet.* Hun inean en dès bet ur hommancemant; rac Doué en dès hé bronéet ha joéntet doh hur horv ér momand ma homb bet conceuet itré digosté hur mam : mæs jamæs fin n'y devou. Er marhue hé dispartiou a zoh hur horv; mæs er marhue n'en devou berh er bet ar oehi. Arlerh en disparti-zé hi e yei pé d'er Baraouis, pé d'er Purgatoér, pé d'en Ihuern. Mæs dé er Resurrection general, hi e retournou arre de rem buhe d'er horv, hac e yei guet-t-ou d'en Nean devad er-ré heurus, pe d'en ihuern devad en dianlét.

---

ARTICL IV.

## *Ag en Espérance a Grechéneah.*

En Espérance zou ur Vertu Theologal e ra demb gortoz guet ferm confiance, dré veriteu Jesus-Chrouist, er madeu en dès grateit temb en Eutru-Doué.

En Espérance zou ur *Vertu*, de laret-é, un donæzon e ra demb en Eutro-Doué, ha ne fehèmb quet hur hout hi a hanamb hun hunan. Hanhuet-é *Vertu Theologal*, rac m'hun doug a ben-caër d'espérein e Doué. Hi e ra demb gortoz guet *ferm confiance....* rac Doué en dès grateit temb er secour ag ehræce ér bed-men, hac er vuhé éternel ér bédaral, ha Doué ne vanqeou quet d'er péh en dès promettet. Rac-cé e lar S. Paul : *En Espérance é Doué ne dromp quet Me ouair é pihue en emés fict... Eon-zou ol-buissant ha just; ne vanquou quet deign.*

N'hun nès enta de zougein meit ne vanquehèmb-ni de Zoué; rac *dén e ouair hac ean zou é caz pe é caranté Doué :* ha S. Paul e recommand demb, *gobér hun salvedigueah guet un dougeance* santel. Mæs en dougeance-ze memb e zeli cresquein hac alum én hur halon en desir hac en hirreah de vout guet Doué, dré ma houzamb n'en dès meit-t'ou e eell hul laquad én abri doh en dangérieu ag er béd; rac m'en dai é hunan hun ol nærh ha secour ér vuhé-men. *Me eèll tout*, é-mé S. Paul, *guet græce en hani em honfort*, hac em secour. Rac-ce e larai S. Bernard : « Hac é tehai un armé de goueh ar-» n'an, hac e sauehai ol er béd inemp teing, hac é » vehai er goal-sperat é hudal guet furi tro-ha-tro » deign, m'espérou énn'ah, ô men Doue! »

En Esperance e ra demb gortoz.... *dré vériteu 'Jesus-Chrouist :* rac Jesus-Chrouist e zou marhuet eit hun tennein a sclavage er péhet, a boenieu en ihuern, ha méritein demb er vuhé éternel, én ur rein ur bris infini d'é souffranceu.

En Esperance e ra demb gortoz....*er madeu en dès grateit demb en Eutru-Doué*, de laret-é, é hræce er vuhe-men hac e Varaouis ér vuhe-aral.

Ur græce e zou ue donæzon, ur favenr, e ra Doué d'en-nemb ma car hac èl ma car. Bout-ç'ou græceu naturel, de laret-é donæzoneu naturel, e ra Doué d'en dud hemb Fé, quer clous èl d'er Grechénion, d'er-ré méchant, quer clous èl d'er-ré vat, el meier yéhæd, en nærh, hac avautageu-aral a gorv hac a speret. Mæs ne gonzamb amen meid ag er græceu surnaturel, de laret-é, ag *en donæzoneu e ra demb Doué dré é vadeleah hemb quin, a gaus de vériteu Jesus-Chrouist eit gobér hur salvediguealı*. Lod ag er græceu-ze e zou exterior, èl mei

er perdegueu, er honseilleu mat, en instructioneu, en exampleu santel. Lod-aral e zou interior, èl mei en inspirationeu mat, er rebræcheu a goueiance, el lusqueu santel, en donæzon a Fe, a Esperance hac a Garanté, etc. Lod e chom én-namb, hur santefi, hac hur rantt just hac agréabl dirac Doué. Lod aral n'en dint meid ur secouré tremen, e ra Doue demb eit hun doug de beèllad doh en droug ha d'obér er mat. Mæs er-ré-zé ne zant quet attau d'hur justifiein, hac el-cé ni e eèll hur boud int hemb bout just nac agréabl de Zoué. Goud e ramb sur en hun dougant ol d'obér er mat, hac é rant temb er bonvoër d'er gober: mæs goud e ramb ehué ar hur houst penaus ne zant quet attàu de bèn ag er péh e oulennant; rac hun expériance, e zésq demb ne resistamb meit rai-hés doh græceu Doué.

De vadeleah en Eutru-Doué hemb quin en hun nès obligation ag en ol græceu e receuamb: rac *pe vehai reit temb ur græce revé ur meriteu, ne vehai quet mui græce*, é-mé S. Paul. Un articl a Fe-é penaus en ol græceu en dès reit Doué d'en dud a oude pehet hur hettan tad Adam, n'en dint reit tehai meid a gaus de veriteu Jesus-Chrouist; ha den n'eèll antréain én Nean na boud agréabl de Zoué, nameit dré Jesus-Chrouist. Den n'eèll eata a nehou e hunan méritein græce Doué: rac un dra hun nès méritet, n'en dai quet un donæzon, mæs ur recompance. A pe laramb é heèll un den just dré en implé mad ag ur græce méritein ur græce-aral, n'en dai quet laret é ma obliget Doué de rein ur græce nehué d'en hani en dès impléet mad er græce quettan: mæs en implé mat-cé, é péhani é consist ol meritt mab-den hac e za dehou a Jesus-Chrouist, e eèll tènnein ar nehou ur græce-aral; hac èl-cé a græca

de hræce, mab-déu a arrihue ér vuhé éternel dré Jesus-Chrouist.

Hemb græce Doué n'eèllamb gobér nitra e vé-ritt er Baraouis: rac eit monnét d'er Baraouis, réd-é miret Gourhæmeneu Doué: mæs hemb græce Doué n'eèllamb quet on miret èl ma faut, na pedein èl ma faut, na gobér memb ur chonge mad eit hur salvediguéah. Mæs ni e eèll tout guet græce Doué, péhani, é-mé er Honcil a Trante, « Ne or-» drén nitra impossibl: mæs a pe ordrén demb un » dra benac, ean hun avertiss d'obér er péh e » eèllamb, ha de oulèn é secour eit gobér er péh » n'eèllamb quet a hanamb hun hunan, hac eau » hun assist dré é hræce, eit ma eèllehèmb er » gobér. » Eu dud saotellan en dès dobér é peb momand a græce Doué eit hum zihuèn doh er péhet. Er béherion ne fehènt quet hemb græce Doué sehuel ag er stad a béhet; hac en huéh pazèn dre béré é tispos Doué er péhour de hum convertissein, a zou quel lies a græce. 1º Doué e zigueor e speret hac e ra dehou credein ol er péh en dès revelet d'Ilis. 2º Ean e ra dehou dougein é Jugemanteu. 3º Ean e ra dehou espérein én é visericord dré vériteu Jesus-Chrouist. 4º Ean e iospir dehou ur hommancemand a garoté doh-t'on èl er vamèn ag en ol santeleah. 5º Ean e laq én é galon cæz hac horreur doh er péhet. 6º Ean e inspir dehou ur resolution ferm ha sincèr de govessad é béhedeu, de gondui ur vuhé nehué hag de virét é Ourhæmeneu ha ré en Ilis. Mab-déu èl-cé renchuéet, é-za de vout ami de Zoué, hræc de Jesus-Chrouist, tampl d'er Speret-Santel hac héritour ag en Neau.

Er moyandeu ordinær hun nès de dènnein ar-n'amb græceu Doué, e zou er Bedèn hac er

Sacremanteu : ha penaus-benac ne zeli Doué nitra demb, ni e cuair neoab ne refus quet e hræcea d'er-ré ou goulen èl ma faut. Guud e ramb ehué guet S. Paul, penaus *Doué e vénn ma vou salvet en ol dud, ha ma teint ol de hanauein er ursonné.* Mæs er volanté general-zé en dès de sauvein en ol, ne vir quet nen dès e Doue ur volanté particuliér de bunissein er-ré cablus : hac èl ma homb ol cablus dré bébet hur hettan tad Adam, ne vehémb quet souhet mar lausq Doué lod én hou horrompl, durand ma haccord de lod aral er græse a vocation, a justification hac a perseverance. Doue zou mæstr ag e zonæzoneu ; ean ou ra d'en-n'emb ma car hac ér mod ma car : mæs er-re ne receuant græce er bet, pé e goll er-ré ou devai receuet, n'ou dès de hum glèm meid a nehai ou hunan. Quemènt-ce n'arrihue guet-t'ai meid é punition ag ur pehet benac. Rac-cé é lar S. Paul : *Er marhue éternel e zou ur boén ag er péhet, hac er vuhé éternel e zou ur græce.*

Ne hum arrestamb quet de ræzonnein guet Doué, rac ma ta dré un effaed agé visericord de zifforhein lod eit bout heureus guet-t'ou, ha de lausquein lodaral én ou malice dré un effæd agé justice. Quemènt-cé zou ur mistér e zeliamb adorein. Labouramb quêntoh d'obér hur salvedigueah guet un dougeance santel. Laquamb hur honfiance é Doue : pedamb hemb arsàu : groamb ævreu mat : bduamb el guir Grechénion gruciflet eid er béd hac etd omb hun hunan ; ha nezé ni e eéllou larét èl David : *Men Doué, ne més Expérance meid én n'ah, ha ne vein jamæs trompet.* Nezé ni e eéllou bond ingorto e seéllon Doue dohemb guet truhé, hac e rei demb eo donæzoo a berseverance, guet en ol græceu ha

moyandeu necessær eid arribue ér porh a salvedigueah.

Græce Doué e zou hemb arvar er précinssan ag en ol madeu en dès grateit temb ér bed-men, mæs dré en Espérance ni e zeli hoah boud ingorto é fournissou demb é Brovidance ol er peh-ç'on necessær eit hur bihuance ha gusquemant : rac é-mé hur Salvér, *Hou Tad e ouair en e hoès dobér a guemènt-cé ol.* Mæs eit ne glasquehèmb quet er madeu ag er bed guet un bærr néhançus, hac eit ma rebèmb perpet er breferance d'er madeu ag en Nean, ean e lar quenteh arlerh : *Ne hum laquet quet é poén mèn é cavehait de zaibrein ha de hum usquein : clasquet Ranteleah en Nean de guettan tout, hac hou necessær ér bèd-men e vou reit teoh opèn.* Doué hul lansq gubavé d'andur, rac m'hun nes mui a sourci a hur horv eid a hun inean ; rac ma ramb liès goal-implé ag é zonæzoneu, ha ma hum chervigeamb ag er madeu e ra demb, eit en offancein ha hum goll. Ean e lausq guhavé er-ré vat hemb danné ha hemb commodité, eit ne ranneint quet ou halon, eit ma vou ean memb ou ol trésor, eit ma tougueint ou Hroès ar é leih ha ma veint heurus de jamæs guet-t'ou goudé.

En Espérance, quer clous èl er Fé, e zou marhue hemb er Garanté ; de laret-é, ne broſitt de nitra eid er vuhé éternel. Mæs er gùir Espérance e zou bihuet guet Caranté Doué ; hac en hani en dès-bi, ne hum fi quet ar er secourieu ag er bed ; ne hum blorifi quet én é isprit, abiltæt, danné, amièt, etc., rac ma bonair é ma Doué hemb quin e zeli boud é ol confortance ha secour ; ha mar bai guhavé (haval guet-t'ou) abandonnet guet Doué, ean e lar hoah guet David : *Sàuet é mès men deulagad trema en*

*Nean : a mou é hon ingorto é tei secour deign*, a pe bligeou guet men Doué. *Mæs hac e vehai sûuet é zourn ett me funissein, m'espérou hoah én-ou.* Un den él-cé e uel en tampest ag en tantationeu, ol furi er goal-speret, ol malice er bed, er malheurieu brassan é conéh ar nehou, hemb coll er gonfiance caranteus en dés é Doué. Cœrræd un exampl e gavamb-ni a guemènt-cé guet en den santel Job. (Histoér en ancièn Testamand, F. CXXXIII.)

Obliget vér d'obér Acteu a Espérance : 1°. A pe vér deit d'en oaid a ræzon : 2°. A pe vér tourmantet dré un tantation-benac, drès peb-tra mar dai inemp d'en Espérance : 3°. A pe bedér : 4°. A pe doster d'er Sacremanteu : 5°. A pe vér én ur boénvras benac : 6°. A pe vér én danger a varhue. É creis hou prassant trebilleu. *En Espérance*, é-méS. Paul, *e zeli gobér brassan jol hou calon.... Ne hum affliget quet enta él er-ré n'ou dès quet a Espérance.*

## *Ag er pehedeu inemb d'en Espérance.*

Péhein e rer inemb d'en Espérance, é dihue fæçon, dré rai ha dré vihan : dré bresomption ha dré zézespoér.

Péhein e ramb inemb d'en Espérance dré bresomption : 1°. A pe zamb de gredein é beéllamb a hanamb hun hunan ba hemb secour Doué, gobér hun salvedigueah, pé ærvou mad e véritt er Barnouis ; 2°. A pe dantamb en Eutru-Doué. Tantein Doué-é goulén guet-t'ou hemb necessité ha hemb just ræzon er bet, er péh n'en dès quet grateit ; él ma ra er-ré zou ingorto doh Doué, pé e oulén hemb necessité, ma rei ur Miracl én ou hevir, m'ou freservou doh un danger de behani en hum exposant dré ou goal ; ma rei debai er peh-çou necessær,

hemb laquad poén d'er gounid; ma cheleuou ou Fedenneu, a pe bedant hemb preparation ha hemb attantion. Tantein Doué-é boud ingorto e pardonnou demb hur péhedeu hemb gobér pénigen, pé boud ingorto en hur preservou a bébet deusto ma hum laquamb én occasion a béhein, pé é rei demb er græce de zoug er victoër ar en tantationeu hac ar hur goal inclinationeu, hemb lacad poén de resistein doh t'ai. Tantein Doué-é hum laquad a vat volanté én dangér d'en offancein, pé en offancein memb é sigur ma homb ingorto en hur pardonnou a pe garehèmb. Guæd e uclér é péhein guet un bardehtæd effrontet, hac é laret é vou quen æz tehai covessad deu bébet, él covessad unan.

Péhein e rér dré zésespoër : 1°. A pe zésespérér a vout pardonnet guet Doué, èl ma arribue guet hilleih a béherion, péré é huélet er stæd eahus hac er vrastæd ag ou féhedeu, e chom scontet ha lorhet, hac e lar é vènt rai vras eit ma heèllebai Doué ou fardonnein. Mæs ind e zelichai considerein penaus, *mar hun nès péhet*, é-mé S. Yehàn, *ni hun nès un Avocat dirac hun Tad, Jesus-Chrouist péhani zou just, hac un Hosti a druhé hac a visericord eit hur péhedeu, non pas hemb quin eit hur ré-ni, mæs hoah eit péhedeu ol er bèd.*

2°. Péhein e rér dre zesespoër a pe zésespérér a zonnet de bèn a hum gorrigein ag er goal inclinationeu, é sigur ma vai næibus en acustumance, ha ma coueber bamdé guet-t'ai. Quemènt-cé zou, revé S. Paul, ur vamèn a barèss hac a nhurtemand ér pébet. A pe vai question a gommettein er pébet, er goal-speret ne vanq quet a ziminuein er vrastæd hac er malice a nehou, hac a rein d'antand d'er péhour en hum gorrigeou un de e zei : mæs ur ueh

ma vai commettet, eau e change a langage eid assai scontein er pêhour hac el laquad de gouéh én désespoër, en ul laret tehou : *jamæs ne hum gorrigehait, jamæs ne changehait.*

3°. Pehein e rér die zeaespoër a pe vanquér a gonfiance e Doué hac a résignation d'é Brovidance, ha ma tougér perpet ne zehér d'en devout faute ag er peh-ç'ou necessær. Queméot-cé zou ur vamèn a fausoni hac a avarice. Anfio pihuo-benac é-leh laquad e gonfiance e Doué, e hum fi ar nehou é hunan, pe ar un dra-benac croucet, e beh dré zesespoër.

---

Artic. V.

## *Ag er Garanté a Grechéneah.*

Er Garanté a Grechéneah e zou ur Vertu Theologal, dre behani e caramb Doué drès peb tra a gaus dehou é hunan, hac hun Nessan él omb hun hunan a balamor de Zoué.

Er Garante zou un donæzon surnaturel; rac ne fehèmb quet hur bout hi a hanamb hun hunan ; mæs *laquett-é bet én hur halon*, é-me S. Paul, *dré er Speret-Santel, péhani zou bet reit temb.* Hi e ra demh carein Doue *a gaus dehou é hunan*, ha non pas a gaus d'en danné na d'er gommodite e ra demh : quemènt-cé ne vehai quet er harein a gaus dehou é hunan; mæs carein en avantageu e ra demh. Carein Doué a gaus dehou é hunan e zou er harein a gaus d'er madeu éternel, peré zou possidein Doué ha jouissein a nehou.

Er Garanté e ra demb hoah carein Doué *drès peb tra*, de laret-é, mui eid omb hun hunan, ha

mui eit quemènt tra zou crouéet, ha hout prest de goll quemènt mat hun nès, er vuhé memb, quêntob eit displigein dehou. A-zé en hum dromp en darn moyan ag er-ré e hum vantt é carant Doué drès peb tra, rac ma larant tehou hamdé : *Men Doué, m'hou car a greis me halon drès quemènt tra zou ol...* Pe garehent Doué drès peb tra, ne chomehènt quet en disposition dalhabl d'obér er peb e oniant e zisplige dehou. Penaus é vehènt-int prest de goll ou buhé quêntoh eid en offancein, durand m'en offançint eid ur bagatell? Requis-é neoah boud én disposition de garein Doué mui eid omb hun hunan ha mui eit quemènt tra zou crouéet; rac, é-me hur Salvér : *En hani e gar é dad, pé é vam guel eid on, n'en dai quet dign a hanan, ha ne vérit quet bout teign. Mar fal de unan benac bout teign, hi ne gâssa quet é dad, é vam, é voès, é vugalé, é verdér, é hoarezèt ha memb é vuhé propr, hennèh n'eèll quet bout men Discipl.* Just èl pe larehui; obliget-oh de sènteinquêntoh doh Doué eit doh en dud ag er béd, ha de ziaboeissein d'hou tud a pe larant teoh gohér droug; de guittat memh hou ré tostan, mar mirant dohoh a vout de Zoué, hemh hou pout malice doh t'ai, na desirein droug tehai: consantet ou holl ha tout er péh e hoès, hou puhé memb, quêntoh eit displigem dehou. Glouaihue-é en oud e vihue én disposition-zé : glouaihue-é enta er-ré e gar Doué drès peb tra.

N'en dai quet erhoalh larèt de Zoué en er haramb : réd-é er harein én effæd, ha discoein dré hur homportament en er haramb. Obliget-omb enta de rein én har halon er breferance de Zoué ar guemènt tra zou; ha mar dai permettet temh carein ne dra-benac-aral, ne zeliamb er harein meid a

gaus de Zoué hac a balamor de Zoué. Mar lausquamb ur garante-aral de væstronein éa hur halon, quenteh é couchamb er stad a zaonation. E carein Doué *drès peb tra*, é tér de vout just : hac é carein en treu croueet drès Doué, e ter de vout impi ha reprouvet. Ne laran quet é vér obliget é peb momant de larèt : *Men Doué, m'hou car a greis me halon.* Mæs rinquein e rer renehuein ér galon er volanté hac en dezir de bligein dehou, ahoël ér hommance maod ag en déuéh hac ér hommancemand ag en œvreu principal, reve ér peh e lar demb S. Paul : *Pé a pe zaibret, pé a pe ivet, pe vern petra e ret, groeit ol ett gloér en Eutru-Doué.*

Obliget-omb hemb dispance er bet, d'obér Acteu a Garanté Doué : 1°. A pe gollamb é hræce ; rac n'en dal meid é careia Doué é recouvrer er græce collet, ha S. Yehân e lar penaus *en hani ne gar quet Doué, e chom ér marhue* ag er pehet. 2°. A pe santamb é yein Caranté Doué én hur halon, hac é vèmb prest d'hé holl dré en nærh ag er goal inclination, ma n'hé zuemmamb dré Acteu stanq ha gredus. 3°. A pe santamb é vèmb tourmantet dré un tantation benac eri ha capabl d'obér demb péhein marvelemant. Peb-unan zou hoah obliget, revé en Doctor S. Thomas, d'offrein de Zoué ur galon caranteus quentéh él ma vai arrihue én oaid a ræson : (Allas ! distér-é en nombr ag er-ré en dès soign a zesquein hac a avertissein er yugalé d'er gobér.) A pe hedér ; a pe dostér d'er Sacremanteu ; a pe vér tantet de hum glêm a Zoué, él mei de larèt ne ra chanche er bet temb; ne ra meit poén demb; é homb ancoeheit guet-t'ou ; n'en dai quet just m'hur bou attàu poen, etc. A pe vér én dangér a varhue : rac a pe yehèmb dirac Doué, ne

vou quet a Varaouis aveit omb, ma ne gav é Garanté eu hur halon. Recommandet-é hoah gober en Actzé a pe uelamb pé ma cleuamb é ma ofancet Doué dré en desordreu, en touyereah, er blasfæmereah, en disputt etc., eit reparein a guemènt ma heèllamb en offance hac en disinour e rer de Zoué. Mad-é hoah gober un Act a Garanté a pe yér de gommunce un ævr-mat benac, eit ma vou méritaploh ha profitaploh eit hur salvedigueah.

Quement pehet-çou e zou contrel d'er Garanté. Er péhet marvel hé distruge, hac er péhet viniel hé goanna É general, ol er-ré e gar er béd hac e heli e vodeu ha custumeu fal, e héh inemp d'er Garanté. (Hui e gavou er Ourhæmèn en dès Doué reit temb d'er harein, explique én eil artiel ag er guettan Gourhæmèn.)

## Ag er Garanté e zeliamb demb-ni hun hunan.

Jesus-Chrouist a p'en dès ordrénet demb carein hun Nessan èl-omb hun hunan, e ra d'antand é teliamb hum garein ni-memb, hac é teli er garanté e zelhamb demb-ni, hun hunan, boud er regl ag er garanté e zeliamb d'hun Nessan. Rac pe vehai attàu desordr er garanté dohemb hun hunan, Jesus-Chrouist n'en devai quet laret : *Hui e garou hou Nessan èl-oh-hui hou c'hunan.* Mæs ehué pe vehai perpet leal er garanté-ze, hur Salvér n'en devai quet laret : *En hani e gar é vuhé, hé hollou; mæs en hani hé hassa ér béd-men, hé honservou aveid er vuhé éternel.* S. Paul e laq ehué é mesq er béherion er-ré e hum gav un dra-benac, hac e hum gar rai.

Er garanté dohemb-ni memb e zou mat, ma ne hum garamb meid a gaus de Zoué hac a balamor

tehou, ha mar domb coutant perpet ag er péh e ra demb ér stad m'en dès hul laqueit. Rac hum glêm a volanté Doué, e zou ur merche en hum garambni hun huean mui eit Doué. Hum garein e zou clasq bout heurus; ha jamæs heurus n'eëllamb bout nameit guet Doue. Rac-cé er garanté santel dohemb hun hunan e ra demb desirein ha poénieinde ounid er madeu éternel, ha neëllet er madeu temporel él moyandeu eid arrihue ér madeu ag en Neau : hi hun desq de garein ha de gonservein er vuhé-men, non pas a gaus de joyeu er bed, naca gaus de gontantemanteu er horv, mæs a gaus de Zoué hemb quin, eid er chervige ar en doar, eil gounid ineanneu de Zoué, etc. Er garanté santel-zé hun oblige de dostad liès d'er Sacremanteu eit conservein hac antretenein én-n'amb er græce ag er Vadient, pé aveit hé reparein mar hun nès hi collet, hac eit bout couraijussoh de resistein doh hur fal imur ha fal inclinatiou. Dougein gober er mat guet eun a hum ziæzein, pé hum bligein é hobér droug, e zou ur merche ag ur garanté criminel : rac, é-mé er Sperèt-Santel, *en hani e gar er péhet, en dès cuz doh é inean.*

Obliget-omb de garein hun inean hac hur horv : er horv e zeli plæguein d'en isprit, hac en isprit de Zoué. Deliet-e demb guëllad de glinhuedeu er horv a guement ma heëllamb revé Doué, ha conservein en inean ér stad a græce. Rac-cé er hettan devær e ourhæmen demb er garanté santel dohemb-nimemb, e zou co idui hun inean hac hur horv de Zoné, hac ou laquad ér stad é péhani e houlên Doué ma veint. Obliget-omb neoah d'hur hout mui a sourci ag on inean eid ag er horv : rac en inean zou er parti noplaa a vab-dén, ha Doué ne oulên a vab-dén na-

meid a gaus d'é inean. Obliget-é enta peb-unan de gùittad ol er peh e cèllehai miret dob-t'ou a gonservein é inean é græce Doué, èl mei er fal daicheu péré e lah en inean ha memb er horv guhavé, èl er horvadeu chervad, er reforcereah, er molliaheu, er horolleu, etc. Obliget-é de gùittad ur vechér n'eèll quet derhel hemb péhein pé hemb dangér bras ha tost a béhein, avèl billeih a davarnerion, etc. Obliget-é de gùittad un amitié rai dinér, un hantiss amourus, un ti dangerus, ha de dorrein, pe de goll memb ur gobr n'eèll quet gounid hemb boud én dangér bras ha tost a gol é inean.

Arlerh hun inean, ni e zeli carein bur horv, rac m'en dai Tampl er Speret-Santel, ha ma teli un dé bout lodêq é bonheur en inean. Obliget-omb enta de zihoal a er houci jamæs dré en infamite a baillardiah, a ivraignereah, na dré béhet er bet. Caz e hoès doh bou corv, ma ret tehou é ol hoand. plijadur ha contantemant ér béd-men; hac er holl e vehait ér béd-aral. *En hant e gar é vuhé èl-cé, hé kollou*, é mé bur Salvér. N'en dai quet quemènd el labourieu hac er pénigenneu reglet e dorr er horv, èl er fal blijadurieu, er chervadeu hac en débaucheu. Er garanté e zeliamb d'hur horv, hun oblige enta de zihoal doh-t'ai. Mæs hi e zihuèn ehué dohemb a en usein dré bénigennen divusul ha pennadus. Rac er yuneu diavis hac er hastimanteu rai rust n'en dint quet agréet guet Doué. Chetu en avis e ra demd S. Bernard : « Consideret erhad petra « e eèl hou corv andur; examinet hou nærh; ne « ret nitra hemb hum avisal; conservet hou yéhæd « eit chervige Doué hac hou Nessau. »

Er goal-speret e zoug ul lod-vat d'obér pénigenneu rust ha calet eit dihue ræson : 1° A pe uel ur

ré-benac doh hum durel sinceremant guet en devotion, ean e assai ou laquad de gastiein ou horv ha d'en usein é cource, eit ma cavou en tu d'ou dioustein ha d'ou dicouragein, a pe uéleint ne veint mui ér stad d'accomplissein ou obligationeu. 2° Ean e dromp lod-aral én er rein dehai de gredein é veint santel-bras hac é vihuehènd int d'ou fantazi, meit ma castieint ou horv ha ma reint pénigenneu eslet. El-cé en diaul e hum vêll ehué guhavé a berdêq er bénigèn. Requis é, me ouair, castiein er horv; mæs er sourci principal e zeli bout de gorrigein er goal imur, de onasquein ar er prontitud, de vouguein er lal inclination, de gampènnein en isprit, de reglein er chongeu, de resistein doh en tantationeu ha fal dezirieu, de beèllad doh en dangér hac occasion a béhet. *Er geinance ag er horv ne chervige quet de galz a dra*, é-mé S. Paul. *Mæs en devotion a galon e zou mad eit peb-tra, ha Doué e bromét er vuhé ér bed-men hac ér béd-aral d'en-n'emb en dou hi pratiquet.*

Requis-é rein é vihuance d'er horv, non pas eid er goalhein, mæs guet ræzon ha musul; rein dehou revé Doué er remædeu a héro en en dès d'obér eit conservein er vuhe; rein dehou un discueh hac ur repoz benac eit reparein é nærh ha soulagein en isprit. Ne faut quet er mignonein rai, mæs ne faut quet ehué el lahein: hac eit n'arrihuou quet gueneoh quemér marcé hilleih a boén bemb calz a verit, ne gueméret jamæs pénigenneu extraordinær, ne ret jamæs Rô na Perhindet er bet hemb avis hou Conezour. (Leinet er Chapistr XXI hac er Chapistr XXXI ag en drivet Parti ag er Vuhe devod.)

Arlerh er péh hun nès laret, ne vou quet diæz hanàuein pegourceé vai desordr er garante dohemb

hun hunan. En hani vad e ra demb hum gorein a balamor de Zoué, ha claq hun ol heurustæd é Doué, mæs en hani fal e ra demb ne chongeamb meid en-n'amb; ne gl:squamb meid omb hun hunan ér peh e ramb hac e laramb; ne vihuamb meid eid omb, ha ne laquamb hur spi meit guet hun æzemant hac hur hontantemant, él pe vehèmb croueet eid er béd-men hemb quin. (Leinet er Chapistr LIV, Livr III a Imitation hur Salvér.)

Er garanté desordr dohemb hun hunan e zou forh cummun, ha ne chongér quet én-hi: dangérus bras-é, ha ne hum avisér quet bout cablus; hac ur oeh ma tissoh de zalleiu en isprit, é lausquer Doue a coaté eit clasq æzemand er horv, coutantemand er vuhé ha plijadurieu er bed. Ol er-ré ne fal dehai andur nitra, e hum glèm a Zoué, hac e hum sau inemp d'e volanté ha d'e Brovidance; ol er-re ne gl:squant meit coutantein ou speret dré fal chongeu, a hloér,agaz,a haillardiah,a avarice,etc; ol er-re e ra d'ou halon tout é hoand ha dezir, ha d'ou horv é oulèn a voued-mat, a chervad, a æzemant hac a zebauché; anfin ol er-ré e gar quemènd er vuhé-men, ma carehènt chom perpetar en doar: er sort tud-ce n'en dint quet tost de garein Doué drès quemènt tra zou ol, muieid ou madeu hac ou buhe, na de verhuel quèntoh eid en offanceiu.

Ol en dud-ce zou, hemb chongeal, enemiset dehai ou hunan, hac é clasq ou bonheur er mæz a Zoué, ne gavant meid ou malheur. Rac hur Salvér e lar demb én é Aviél: *Ne ounsér Ranteleah en Neau meit dré forh palforcein er goal inclinationeu.*

## *Ag er Garanté doh en Nessan.*

Jesus-Chrouist e zésq demb penaus eit bout sal-

vet, n'hu nès meid un dra d'obér, carein hun Nessan èl omb hun hunan : ha S. Paul e lar penaus *en accomplissemand ag el Lezèn e gonsist er Garanté;* hac, *en hani e gar é Nessan* èl ma faut, *e accompliss ol el Lezèn.* S. Yehan ne laqua quet a zifferance itré carein Doue ha carein en Nessan. *Receuet hun nès guet Doué er Ourhæmèn-men*, é-m'ean : *En hani e gar Doué, e zeli ehué carein é Nessan.* N'en dai quet memb possibl carein Doué drès peb tra, hemb carein hun Nessan. Rac, é-mé S. Yehan, *Mar des unan-benac e lar é car Doué, durand ne gar quet é Nessan, henneh zou ur gueuyad.* Jesus-Chrouist e lar e ma doh en accomplissemand ag er Ourhæmèn-zé e tifforher er Grechenion vat doh er-re fal. Rac *dré-zé é vou hanauet ha ni zou ag é Zisciplet, mar hum garamb en eil éguilé.* Obliget-vér d'accomplissein er Ourhæmèn-zé hemb dispance er bet : ha ne fautehai eit bout dannet, meit manquein a garein en Nessan. Rac-cé, é lar S. Paul : *Hac é conzekèn-mé langage en ol dud ha hani en Ælet memb.... Hac en em behai-mé Fé erhoalh eit changein a léh d'er mannéyeu.... Hac é rehèn-mé me horv de vout losquet, ol quemènt-cé ne chervigehai deign de nitra, ma n'em behai quet er Garante.*

Mæs petra-é carein hun Nessan èl omb-ni hun hunan ? Dezirein ha gobér dehou er memb vad e zeziramb hac e rehèmb demb-ni memb revé Doué. Rac-cé er garanté santel dohemb-ni memb, e zeli boud er regl ag er garante e zeliamb d'hun Nessan ; ha n'en dès quet de fari e heli en ihue Ourhæmènmen ag er Scritur santel : *Dihoallet*, é-mé S. Paul, *a obér jamæs d'un aral er péh e vehai fache gueneoh ma vehai groeit teoh. Groeit d'er-ré-ral er péh e gareheoh ma rehènt teoh hou ç hunan.* Er garanté

santel dohemb hun hunan hun doug de hanäuein, de garein ha de chervigein Doué, eit ma vehèmb heurus guet-t'ou : mæs hi hun doug ehué de zezirein ha d'obèr er péh e eèllamb eit ma tei hun Nessan de hanäuein, de garein ha de chervigein Doué, eit ma vehèmb ol assambl heurus guet-t'ou én é hlaer.

*Er Ourhæmen e ran deoh*, é-mé hur Salvér, *e zou ma hum garehet en eil-éguilé él me mes hou caret.* Comprénet, mar cèllet, el *ledandæd*, en *hirdæd*, en *dondæd* hac en *thueldæd* a Garanté Jesus-Chrouist, ha musulet doh-t'hi er garanté e zelhet d'hou Nessan. Jesus-Chrouist en dès caret ha secouret en ol bet-hac é enemiset brassan. Er Garanté a Grechénéah e oulèn ehué ma carehait, non pas hou c'amiet hac hou quærent hemb quin; mæs hou c'enemiset memb hac e vehèut int prest de blantein er goutell en hou calon, ma pedehait Doue eit-t'ai ha ma rehait vat dehai, idan boén a zaunation. *Ma ne garet meid er-ré hou car, péh recompance hou pou hui*, e-mé hur Salvér; *ha ma ne saludet meit hou c'eré, petra e ret-hui a extraordinær? Er Bayannet ne rant-ind chué quemént-cé?* Permettet-e neoah dezirein doug er victoér ar enemiset er Ranteleah, hac hum rejouissein ma vênt bet feabet.

Caran é Jesus én hur hevir n'en dès quet bet a dermen nac a fin : ha guèl oai guet-t'ou coll é vuhé dré ur malhue calet ha méhus, eit coll é garanté aveid omb. Er garanté doh hun Nessan e zeli ehué bout ferm ha padus assès, eit ne vou nitra ér bèd capabl d'hé goannad na d'hé yeinnein. Jamæs n'hur bou d'andur a berh hun Nessan quemènd él en dès bet hur Salvér d'andur a berh en dud; ha neoah ean dès iot perpet caret, ha porpet é cri ar-n'amb *carein hun Nessan él m'en dès hur haret.*

Jesus en dès hur haret bét-ha disquên ag en Nean eid andur toumanteu blaouahus hac ur marhue mebus doh ur Groès. Er Garanté a Grecheneah e zeli ehné disqnên eit gùelet misèr ha peuranté hun Nessan, hac eit er soulagein a guemènt ma beèllamb. Rac caer bur bou laret é caramb hun Nessan, ma ne hum laquamb é poen a rein secour er bet tehou én é zobérieu. *Ne garamb quet a vég hemb quin*, é-mé S. Yehàn : mæs *caramb é gurionné*, ha discoamb *dré hun obereu é caramb*.

Jesns-Chrouist n'en dès quet hur baret a gaus d'hur mériteu hac avantagen naturel, nac a gaus d'é brofitt, mæs aveid en Nean hac eit hur goalhein ag er madeu eternel. Er Garanté a Grechéneah, e ordrén demb ehué carein hun Nessan, non pas a gaus temb, nac a gaus tehou, nac a gaus d'er blijadur ha d'er vad hun nès doh t'ou; (ur garanté naturel-é bonnéh, ha méritt er bet n'hi dès aveid en Nean; *er Bayannèt e gar ehué èl-cé*, é-mé hur Salvér); mæs er barein aveit Doué hac a gaus de Zoué, aveid en Nean, hac a gaus d'er vad eternel e eziramb tehou : ha mar deziramb tehou nerb, yéhæd, prospérité, commodité er béd-men, ne zeli bout meit guet en intantion hac en dezir ma rei a nehai un implé mad eid gounid er Baraouis.

Mæs pibue-é en Nessan-zé e zeliamb carein èl-omb hun hunan a balamor de Zoué? En ol dut fal ha mat, payan, Juiv, Turq, Héritiq, multrér, lair, etc. Er Garanté a Grecheneah ne zifforh hanni; ha manquein a garein unan hemb quin, e vehai manquein a garein en ol. Ne laran quet deoh é teliet carein en droug e ra hou Nessan : é contrel, dèliet-é deoh hou pout caz doh er péhet partout él léb m'er gùelet; mæs laqueit perpet quèmb ha diffe-

rance itré er péhet hac en hani er hommètt. Groeit brizél d'er péhet, ha caret en hani er hommètt ne vern pihue-é; hum rejouisset mar guélet hou Nessan é condui ur vuhé vat ha santel : ha mar dai diranget, groeit hou possibl eit er gounid de Zoue; rac, *en hani ne gar quet* é Nessan, é-mé S. Yehân, *chom ér marhue* ag er péhet.

Recommandet é deoh gobér a galon un Act a Garanté doh hou Nessan : 1° A pe santet hou calon piquet dré ur gonz luèm pé un anjuli benac. *Pedet*, é-me hur Salvér, *aveid er-ré e ra poén deoh hac hou técri.* 2° A pe hum bresantt én ou speret ur chonge benac a gaz, a valice pé a vangeance, groeit un Act a Garanté doh hou Nessan. Æs-oh-é, é-mé S. Augustin, mirèt doh er malice e antréein én ur galon, eit hé laquad ér mæs ur uéh m'bi dèa hé gouaiet 3° Discoeit merchen a garanté d'er-ré e uélehait é caz dohoh, mar cavet é vou capabl quemènt-cé d'ou gounid. Ne faut guhavé meid ur guir duuce hac amiable eit gobér un ami ag un cnemia. Discoeit tehai en ou haret, guet eun ne hum gollehènt mar oa lausquet é caz dohoh : rac Doué *e ordrén de bep-unan en dout soin ha sourci ag é Nessan.*

Penaus-benac ma homh obliget hemb dispance er bet de garein en ol ér mod m'hun nès laret, Doué en dès neoah merchet ur certæn rang de oarn er garanté hac ér secourieu e zeliamb d'hun Nessan. Par-exampl, deusto ma hon obliget de zezirein d'en ol græce Doué hac er vuhé éternel, me zeli dezirein deign mé me hunan er madeu spirituel dré breferance ar er-ré-ral. Rac-cé ne zelian quet commettein en distérran pehet veniel, hac é vehèn-mé sur dré-zé a sauvein ol er béd : ha mar

don obliget de garein en ol, me zeli neoah m'em bout ur garante brassoh doh me zad, doh me mam, doh er-ré e ra vat teign, doh me bæreat, doh m'amièt.

A fæd er secourieu e zeliamb dré garanté d'hun Nessan, a pe n'eèllamb quet secour en ol én no taal, chetui penaus é teliamb bum gomportein : 1°. Hun dobérieu propr e zou perpet er-ré pressettan : 2°. Arlerh, ré hun tad hac ur mam : 3°. Arlerh, re bur bæreat : 4°. Arlerh, re bun amièt : 5°. Ré bur serviterion : 6°. Ré en dud ag er memb Parress guenemb : 7°. Ré bun amision : 8°. Ré en dud devot ha vertuus quêntob eid er-ré o'en dint quet. Ne faut quet neoah hum drompein : er breferance-zé n'bi dès leh meid é quemènt ma vai ingal partout en dobérieu. Rac pe uélehèn ur fal zén én un dobér bras, hac no déo honest én ur dobér ordinær, ha n'eèllehèn quet ou secour ou den assambl, obligét vehèn de secour en dén mechant-hont quêntob eid en dén honest; de secour un enemis quêntob eid un ami; de secour en estrén quêntob eid unan a guærent teign, etc.

Chetui en obligationeu general hun nès é quevir hon Nessan. Passamb bermen d'eo obligationeu particulièr. Hanbuein e rér en obligationeu-men *Œvreu a vissricord.* Bout-ç'ou ré e seell er horv, ha ré-ral en inean. Rac ur Salvér ne ordrén quet demb carein hun Nessan a vég hemb quin, mæs er harein én effæd hac e gurionné. Ean e zihuen dohemb enta a en affligein, a er goapad, a en disprisein, a rein goal exampl dehou, a en doug d'er péhet; éo ur guir, a obér næz dehou e fæçon er bet én é inean, en e inour, én é gorv, én é zanné, én é guærent, en é amiet. *Ne ret quet d'un aral er péh*

*e vehai fache gueneoh ma vehai groeit teoh.* Mæs commandet-e demb en moureiu, gober stad a nehou, er secour d'ober é salvedigueah, suportein é zefauteu guet patiantæt, er honsolein en é drebilleu, er soulageinen ezobérieu spirituel ha corporel. *Groeit d'er-ré ral er péh e garehcoh ma rehent teoh.*

En Ævréu spirituel a visericord e gonsist : 1°. E hansaigneiu er-ré ignorant, él é tésquein ou Fedenneu, ou Hatechén d'er-ré n'ou goayant quet : 2°. E corrigein er-ré e ra faute : 3°. E rein conseil vat d'er-re en dès dobér : 4°. E consolein er-re afflijet : 5°. É suportein guet patiantæt defauteu er-ré-ral : 6°. E pardonnein a galon en offanceu hac en anjulieu e rér demb : 7°. E pedein eid er-re vihue hac er-ré varhue, hac eid er-ré e ra goahan e eellant temb. Ne expliquehèmb ag en ævreu-zé a visericord meid er-re a héré en en dès er Fidelèt muyan dobér a voud instrugét.

## *Ansaignein er-ré ignorant.*

Goud e ramb ne vér quet ol ér stad de herdéq de gatechenein, na d'obér d'en Nessan instructioneu studiet ; mæs ol é heëllamb hac é tehamb rein dehou exampl vat én un gondui ur vuhe santel ; hac er sqùir vad e zou él ur perdég mud, pehani zou liès paud proffitaploh eid en instructioneu caer ha studiet. Rac-ré é recommand demb hur Salvér hum gomportein én ur fæçon ma chervigeou hun ævreu de zoug en dud de hlorifiein hun Tad pehani zou én Nean. Bout-ç'ou neoah mui eit ne chonger, obliget d'instrugein. Rac pihue n'eëll désquein er vugalé d'ober Sign er Groéz? Pihue n'eëll désquein dehai ou Fedénnen, hac un articl benac ag er Hatéchen? Er-ré e ouair ou Livreu hac ou Religion, n'eëllant

quet larèt é gurionné e earant ou Nessan èl-d'ai ou hunan, hac e tezirant tehou er memb vad e zezirant dehai ou hunan, ma ne brezant quet hum laquad de zèsquein er-ré ignorant. Ag er-re e ra instructioneu d'er-ré-ral, en darn muyan e zistruge guet ou dourn er péh e rant guet en aral, faute a brauquein int membeu treu caèr e ansaignant. Eit hum aquittein ag en æyr-zé a visericord, n'en dai enta erhoalh teoh instrugein : requis-é deoh hoah rein exampl vat d'er-re hou cheleu, ha d'en ol.

## *Corrigein er-ré e ra faute.*

N'en dai quet quèstion amen ag en obligation en dès en dud é carg, de gorrigein er-re zou idan ou berh : ne gonzamb meid ag er Ourhæmèn e ra demb Jesus-Chrouist d'avertissein hun Nessan ag é fauteu, eit ma tei de vout gùel. *Mar en dès, é-m'ean, hou prœr* (hou Nessan) *péhet inemp teoh* (pé dirac-oh), *quêret, discoeit tehou, itré eon ha hui, er faute en dès groeit.... Corriget hou ç'ami, é-mé er Speret-Santel,.... guet eun ne rehai hoah fal.* Dré ma homb obliget de garein hun Nessan, é homb ehué obliget d'avertissein en ol ag en droug e rant, guhavé memb er-ré zou drès-omb, guet eun ne hum gollehènt. Mæs n'en doh obliget d'er gobér meid a pe hoès leh d'espérein é profitteint a hon ç'avis mat : rac mar santet ne rei caz en hani e avertissehait, ag er péh e larehait tehon, hac é rei hoah er memb tra pé marcé goah, lausquet-ean; mæs pedet Doué eit-t'ou. Allas! n'en dai quet stang er-ré e hum aqùitt èl ma faut ag en obligation-men.

Mar fal deoh ma vou profittabl en aviseu mad e rehait d'ou Nessan eit er horrigein, commancet hui memb er bettan de hum gorrigein a hou telauteu.

*Tènnet*, é-mé hur Salvér, *en trest e zou én hou lagad, ha nezé hui e uélou tènnein er beudrèn e zou é lagad hou Nessan*. Dihoallet ne zehai deoh hum istimein guel eid en haoi e fal deoh corrigein : hac eit mirèt doh un orgueil quen dangerus, avertisseteao guet humilité, hemb goal imur, hemb pèonad na fantazi, guet un dezir sincer d'er gounid de Zoué, ha d'obér ou tevær én é guevir. Pedet Doue quênt ha goude, eit ma vou profittabl en avertissement eid oh hac eid en hani e gorriget. Hum aviset eihad é-raug; choæget uo amzér jaugeabl, hac hanàuet mat imur en dud m hou pou affær doh-t'ai. Queméret lod dré zoustér ha guet ur min amiabl; lod-aral guet un ton ferm ha resolus. Guéh é vou ret teoh menace, guéh suplien, guèh castiein. De seéllet e hoès hoah doh oaid, stad, rang, hac imur peb-unan. Un avis reit é particulièr e zou hés mat guel eid unan reit e publiq *Ne rebræchet quet huerhue er-ré ancièn* é-me S. Paul; *mæs pedet int quèntoh*, *èl* ma pedeoh *hou tad. Avertisset er-rè youanq èl hou perdér : er mèrhèt ancièn*, *èl* ma avertisseoh *hou mam; er-rè youanq èl hou hoærezèt guet peb-sort honestiss*; de laret-é, ne faut ma vou nitra meid mad hac honest én hou tezir, én hou conzeu, én hou gesteu. Mar avertisset er-ré zou drès-oh, n'aocoehet quet é teliet tehai respèt hac iooùr. Mar doh cablus ag e mremb fauta ma fal deoh corrigein hou Nessan, hum humiliet er hettan, huannadet hou teu, eit hum gorrigein ha changein hou ten. Ma n'en doh quet cablus, trugairicait Doué, ha chonget é hoh quer fragil èl hanni, ha capabl d'obér hoah goah eid er-ré e avertisset.

Bout-ç'ou certæn tud e grèd é rehent ur pèhet bras, pe vauquehènt a avertissein hou Nessan ag

en ol fauteu e uelanté é couéh guet-t'ou, ha guet ou honseilleu diavis e ra mui a zioug eid a vad. Eit miret doh en ambarras-ce, chonget erhad penaus n'en dès meid er-ré zou carguet é special ag er-réral, e zou obliget ehué d'ehuebad doh ou defauteu eit ou horrigein. Par-exampl, en tadeu ha mameu équevir ou bugalé; er vestr équevir er-ré zou idand'ai; er-re ancién vis-a-vis d'er-re youanq... E general, ol er-ré zou carguet a gondui er-ré-ral, e zou obliget int memb d'ou avertissein ha d'ou horrigeia, hac é vehent int sur ne brofitou quet er-ré cablus ag en aviseu e reint tehai, meit m'ou dou leh de gredein é chervigeou er gorrigemant-cé de zistroein er-ré-ral a goueh ér memb fauteu. Mæs ma ne hoès oitra de sèellèt ar hou Nessan, ne hum vèllet quet a examinein e zefauteu, nac a er horrigein, meit ha leh hou pehai d'espérein é profitou ag en aviseu mad e rehait tehou. Un dra vad-é corrigemand en Nessan, a pe vai groeit erhad : rae petra gûel eit laquad unan fariet en hènd ag é salvedigueah? *Gouyet*, e-me S. Jâq, *penaus en hani en dou tènnet ur pehour ag er goal hènd e sauv mean ur péhour ag er marhue, hac e olo un nombr a béhedeu.* Caërræd un avantage! mæs ur gorrigemant diavis e stleige ar he lerh ur foul a zrougueu, hac é-léh gûellad d'en droug, ne ra meid er velimein.

Ma ne uélet quet e tehet hui-memb de bèn a gorrigein hou Nessan, hui e rei mat er recommandein de unan-benac e hanàuehait capabl de rantein dehou ur chervige quer precius. Mæs examinet mad é rang er circonstanceu hun nès merchet ihuellob. Mar dai hui e glasquér corrigein, receuet guet humilité, aboeissance ha patiantæd en avertissemand e rér deoh : profittet a uehou hac é vehai guir n'en

dehai quet en aral hum gueméret mad eit hou ç'avertissein. Rac er refus e reheoh a brofittein, e vehai ur merche e boh glorius, ahurtet én hou péhet, en er harnt, hac e hes de zougein bras eit hou salvedigueah. *En hani ne gar quet bout corriget*, é-mé er Speret-Santel, *henneh e guérh dré hénd er péhour : mæs en hani en des dougeance Doué, e hum gonvertissou a greis é galon.*

## *Pardonnein a galon en anjulieu hac offanceu e rér deinb.*

Ma n'eèllet quet, guet er moyandeu e mès merchet leoh, degass hou Nessan d'er ræzon, er garanté hou ç'oblige de suportein é zefauteu guet patiantæt, d'assai dié zoustér el laquad de zistroein doh-t'ou é hunan, ha de bedein Doué aveit-t'ou. Dehet-é deoh dré er memb ræzon suportein guet truhé er-ré en des defauteu a gorv pe a speret; rac n'eu dai quet é dalb guet-t'ai hum gorrigein a nehai. Ne faran quet é teliet darempredein, na gobér cansortiss guet er-ré ne vennant quet torrein ou fal daicheu, meit-ba leh hou pehai hui d'espérein é cavehait en tu d'ou houvertissein : ha de zougein hou pehai hoah ne zeheoh de vout haval doh-t'ai, ma n'en doh sonn é vertu hac é devotion. De gonz hun nès bermèn ag un devær e gavér hilleih diæssoh d'acomplissein, hac hun oblige neoah hemb dispance er bet, idan boén a zannation, de bardonnein d'er-ré en dès hun offancet.

Er pardon-zé e gonsist e forbannein a hur halon en ol santimanteu a gaz, a vangeance, ha yeinnion doh hun enemiset. Dihuennet-e enta a ou disprisein, a ou anjulein, a obér droug tehai é mod er bet, a reïn dehai malloh na malediction er bet. Rac-

cé laqoeit quer brae èl ma careheit en droug en dou groeit teoh hou Nessan, obliget-oh d'er harein a uir galon, de zaccor chervige dehon, ha d'obér vad dehon eid en droug en dès groeit deoh. Ne laranquet é teliet carein en droug e ra deoh ; mæs me lar é teliet dezirein d'en hani e ra droug teoh, ha gobér dehou, mar céllet, en ol vad e zeziret hoc e ret deoh-hui memb revé Doué.

Ee dud ag er bed e lar é ma impossibl quemènt-cé. Mæs, er ræzon hé huean e lar demb assès n'en dai quet impossibl er peh en dès Jesus-Chrouist ordienet. Cheleuamb er Ourhæmen en dès reit d'é vugalé. *Cleuet e hoès é-m'ean, é ma bet laret : hui e garou hou Nessan, hac e gasset hou e enemisèt : ha mé me lar deoh, caret hou c'enemisèt, groeit vat d'er-ré en dès eaz dohoh, pedet eid er ré e ra poén deoh hac hou teori, eit ma vehait bugalé d'hou Tad péhani zou én Nean ; ha péhani e ra d'en heaul sehuel ar er-ré fol quer clous èl ar er-ré vat, hac e ra d'er glàu couéh ar er béherion quer clous èl er-ré just.* Doue, Croueour en Nean hac en doar, hac er Mæstr drès en ol-é ordren hac e gommand el-ce : pihue e gredou loret, ne *sentem quet.*

Est hun acconragem d'accomplissein er Ourhæmèn-zé, Jesus-Chrouist e hum chervige én Aviel a figurieu ha parsholeu, é pere e promett demb er parden mar pardonnamb, hac é assur demb n hur pardonnou jamæs, ma ne bardonnamb. *Mar pardonnet, é-m'ean, d'er-ré-ral en offence ou dès groeit deoh, hou Tad péhani zou én Nean, e bardonnou deoh ehué hou pehedeu; ha ma ne bardonnet quet dehai, hou Tad n'hou pardonnou quet ehué.* Ean en dès yènnet memb m'hur bezai prononcet hamde hur santance propr, ma ne bardonnamb d'hun enemisèt, a pe laramb : *pardonnet temb hun offanceu, èl ma*

*pardonnamb d'er-ré en dès hun offancet*; just èl pe larchèmb : Men Doue, groeit teign èl ma ran d'em Nessao; hac èl ne bardonnan quet dehou en offanceu e ra deign, ne bardonnet quet ehue deign er-ré e ran deoh. N'en dai quet laret eit quemènt-cé é ma dihuennet goulèn reparation ag en domage e rer demb, pé goulèn er péh e zou deliet temb guet just ha ræson, mar dai, pe mar bai jamæs hun deléour ér stad d'hur payein. Mæs dihoallamb é sigur reparationeu a zomage hac a inour, ne glasquehèmb contantein hun orgueil, hur haz hac hur vangeance. Permettet-é goulèn er péh zou deliet temb, guet en dezir hemb quin a gonservein hur maden, hur reputation, hun inour, péré zou necessær demb, drés peb tra mar domb en ur garg ihuel, hac eit mirèt ne hum gollehai hun Nessan pe zehai dehou merhuel guet hun tra itré e zeourn. (Leinet er Chapistr VII, Parti III ag er vuhe devod.)

Hur Salvérendès groeiter hettan er péh e ordrén demb gober ar e lerh. Guæd en dès ean bet de souffrein guenemb a oudé ma homb ar en doar! Ean e bardonnai a galon d'er-re en anjuliai, e scopai éo e face, er stagai doh ur Groès. Ean e excusai memb ou zorfæt, en ul laret : *Me Zad, pardonnet tehai, rac ne ouiant quet petra e rant.*

Me bardon d'em enemisèt, e lar unan-benac; mæs m'ou lausq èl me mant; ne zeziran na droug na vad tehai... Hum drompein e ret : ne ret nitra doh hou lezel èl me mant hemb dezirein na droug na vad tehai : Jesus-Chrouist a ordrén deoh ou harein. *Hui e garou hou ç'enemisèt*, é-mean.

Mar pardonnet a galon d'hou c'enemisèt, hui e zeli conz doh-t'ai ha bihuein guet-t'ai èl pe n'ou dehai jamæs groeit poen er bet deoh : ha mar hum

bresantt én hou speret, en drespèt d'hou volanté, er chonge ag er peh zou bet groeit teoh, peèlleit hi a zoh hou calon quenteh èl m'hé santet, hac el-cé ne hoès nitra dezougein. Mar pedet eit hou c'enemiset, mar groet vad tehai, mar sàuet éu tu guet-t'aié peb occasion ræzonabl, hui e dennou ar-n'ah hac ar nehai peb sort græce, secour ha bénidiction.

Obliget omb de monèt de gavouet hun Nessan eit gobér er peah guet-t'ou, a p'hun nès ræzon de gredein en hun nès reit léh tehou de vout fachet dohemb. *Mar det de dal en Autær eid offrein hou prov*, e-mé hur Salvér, *ha mar da chonge teoh inou en en dès hou prær* (hon Nessan) *un dra benac* én e galon *dohoh, lausquet hou prov ital en Autær; ha querèt de guettan d'obér hou peah guet hou prær, hac arlerh deit d'offrein hou prov.* Jesus-Chrouist e ra demb d'antand ne blige tehou hun œvreu er-ré caërran, meid é quemènt ma loge én hur halon er garanté sincèr doh hun Nessan; hac é histim ghel er garanté eid en ol sacrificeu, a p'en dai gùir e tihuèn dohemb a obér nitra én é inour é chongeal e vehai agréet guet-t'ou, meit goude m'hun nes groeit hur peah guet er-ré en dehai ar ou haloa un dra benac inemb temb. D'en hani en dès offancet-é monet de oulèn pardon guet é Nessan: hac en heni zou bet offancet, e zeli perpet pardonnein én donn ag é galon, ha boud én disposition de ziscoein d'en hani en dès ean offancet, quenteh èl ma tei d'er havonet, en en dès deja pardonnet tehou a uir galon. Mæsèl ma ta ordinæremant peb-unan de gredein é vai can memb e vai bet offaneet, en hani e hum santt touchet er hettan, e zeli dré garanté monèt de gavouet en aral, eit hum accordein guet-t'ou, hac er gounid de Zoué; ha ma

ne gar quet cheleuet, réd-é perpet pardonnein dehouén donn ag er galon, hac er harein : mæs n'en dai quet perpet mat rein dehou merchen exterior a amitié. Rac bout-ç'ou certæn tud peré e santt güel ou faute a pe ziscoer dehai ur min fachet; ha ré-ral e hum humiliou quêntoh, mar hum gomportér guet ur min amiabl vis-a-vis tehai, a p'ou dès manquet d'ou devær. Aufin, meit ma vou er garanté hou conduiou, groeit tout er péh e gavehait jaugeaplan eit gobér hou peah guet hou Nessan, hac er gounid de Zoué.

## *Ag en Æœvreu a visericord reit er horv.*

En Ævreu corporel a visericord e gonsist : 1°. É rein de zaibrein d'er-ré en dès nan, ha divét d'er-re en dès sehæd : 2°. É logein er beurerinn hac en estrangerion : 3°. E husquein er-ré nuah ; 4°. É visitein er-ré clan : 5°. É consolein hac é soulagein er brisonnerion : 6°. É prenein er gaptivèt : 7°. É liennein er-re varhue. Ne gonzamb meid ag en alezon, pehani e gompren a vras en ol ævreu-aral.

## *Ag en Alezon.*

Er garanté e zehamb d'hun Nessan, hun oblige, hemb dispance er bet, de rein alezon, revé m'hun nès receuet muyoh pé bihannoh a zanné guet Doué. *Mar dès unan benac*, e-me S. Yehàn, *hac en dès ag en danné ag er béd-men, hac e uel é vrær* (é Nessan), *é tover hemb quemér truhé doh-t'ou penaus é chomehai Caranté Doué é hennéh?* S. Yehan e zésq demb a-ze n'eèller quet carein Doue, ma oe garer en Nessan; ha n'eèller quet carein en Nessan,

ma n'er soulagér a guemènt ma heèller én é zobérieu. Un articl a Fé-é penaus, er-ré en devou manquet d'en devær-zé, e vou trætet avèl en diaul. Ne faut eit bout dannet, meit bout bet cri doh er benrerion. *Peèllet doheign, tud méliguet*, e larou hur Salvér d'er-ré dannet dé er Jugemant, *queret d'en tan éternel; rac me mes bet nan, ha ne hoès quet reit deign de zaibrein; me mès bet séhæd, ha ne hoès quet reit teign d'ivét; me zou bet hemb logeriss, ha ne hoès quet me loget; me zou bet nuoh, ha ne hoès quet men gusquet; me zou bet rlan hac ér prison, ha n'en doh quet deit d'em visitein.... Me lar deoh é gurionné, quel liès gùch èl ma hoès manquet a assistein unanag er-ré disterran-zé, é ma deign-mé memb en e hoès manquet.* Er-ré n'en dai quet touchet ou halon doh er peur é cleuèt er honzeu-zé hermen, en dès de zougein bras ne vehènt prononcet inemp tehai un dé e zei. Rac, é-mé en Apostol S. Jâq, *en hani n'en dou quet bet truhé, e vou juget hemb truhé.* Hac *en hani e stang é ziscoharn guet eun h gleuet cri er peur*, é-mé er Speret-Santel, *e griou ehué ha ne vou quet cheleuet.*

Eit discoein deoh péh quer bras vertu-é en alézon, ne larein meid er péh e laras en Ar-hæl Raphael d'en dén santel Tobie; *En alézon*, é-m'ean *e zeher ag er marhue, e effaee er péhedeu, e ra cavouet misericord dirac Doué*, ha meritein *er vuhé éternel... Èl ma ta en deur de lahein en tan alumet*, é-mé er Speret-Santel, *èl cé en alézon e efface er péhet.* (Non pas neoah hemb Contrition na hemb covessad a pe eèllér er gober). En alézon zou hoah profitaploh d'en hani er ra, eit d'en hani er receu. Eid ur secour tamporel e ret d'hou Nessan, Jesus-Chrouist e bromètt deoh er vuhé éternel. *Deit*, e larou ean dé er Jugemant d'er-ré salvet, *deid, tud béni-*

*guet me Zad; queméret position ag er Ranteleah preparet teoh ag er hommance ag er béd : rac me mès bet nan, ha hui e hoès reit teign de zaibrein, me mès bet sehæd, ha hui e hoès reit teign d'ivèt; me zou bet hemb logeriss, ha hui e hoès me loget... M'el lar deoh é gurionné, quel liès guéhèl ma hoes groeit quemènt-cé d'er bihannan a mem berder, é ma deign me en e hoès ean groeit.* Ne zouget quet ehue a hum beurrad é rein en alézon. É contrel, ne ouheoh quet cavouet guel moyand de binhuiquead ha de dènnein ar-n'ah benidiction Doué. *Reit*, é-mé hur Salver, *hac é vou reit teoh : reit vou deoh revé hou tezir ur musul mat, mahet, barr quene scuillou.* Biscoah tiegueah n'en dai bet revinnet dré en alezon; ha hilleih e zou couchet dre en hoarieu, er braguereah, er chervad, en debaucheu, er procæseu, ha marcé, mar scèller a dost, dré ma hoènt calet ha hemb truhé doh er peur. Rac, é-mé er Speret Santel, *N'en des nitra a vat d'espérein eid en hani e zalh attau doh en droug ha ne ra quet alézon.*

Mæs eit hum aquittein ag en obligation hun nès de rein alézon, peguemènd e zeliamb-ni rein? Tout er peh hun nès de ziovér goudé m'hun nès pourvæet er peh zou necessær eit hur bihuance, eit hur gusquemant, hac eit derhel hur rang guet honestiss. Ma n'en dès hun Nessan meid un necessité cummum, n'en domb obliget de rein meid er peh hun nès de ziovér diar hun doberien reglet hac honest. Mæs mar dai hun Nessan én un dober bras, de laret-e, mar dai én dangér a verhuel guet nan, n'en dai quet erhoalh rein er peh hun nès de ziovér; obligæt omb neze de grennein un dra benac diar er peh zou requis temb eid antretenein hur stad, aveit soulagein er peur : ha mar dai hun Nessan én dehueban necessité; de laret é, é verhuel guet nan

ma ne vai soulaget proot, obliget omb, eid er secoer, de hum zizobér ag un draiq benac ag er péh zou necessær demb eit hur bihuance ha gusquemant. Er-ré n'ou dea quin meid ou simpl necessær, n'eèllant quet rein calz a alezoneu : mæt deliet-é dehai boud en disposition a galon de rein billeih, pe vehènt jamæs é commodité de rein.

N'en dès hanni quer peur ne gav ur uéh-benac peurroh eit-t'ou, ha n'eèll rein ha ne vehai meid er bègad bara, pe ur hanniq deur, pé ur soulagemant dister benac ér circonstanceu-zé. Er Scritur e gonz ag un intanvès péhani n'hi doai eit bihuein he mab ha hi, meid un dournad blèd, ha péhani er partageas guet er Profæt Élize eit torrein é nan. Ne hoès nac argand na bara de rein, é-mé S. Augustin ; mæs hui e hoès deulagad, croguet é dourn er-ré dal eid ou hondui ; hui e hoès treid, secouret er-ré n'eèllant quet querhet ; hui e hoès nærh, assistet en dud coh hac en dud clan ; groeit ar ou zro, consolet int, leinet tehai ul livr mat benac ; laret tehai guet en den santel Tobie : mem brær, pé me hoær, *Ne goltet quet courage : peur omb ér vuhé-men ; mæs en tresor hur bou* ér vuhé-aral, *e vou bras, mar hun nès dougeance Doué, ha mar domb sourcius de beèllad doh er péhet, ha de bratiquein er vertuyeu.* Anfin, e lar hoah en dén santel Tobie : *Beath charitabl ér mod ma heèllehait.*

Ur voès ne zeli quet rein alézoneu a gonsequance inemp de volanté just ha ræzonnabl hé friéd. Er serviterion nac er vugalé ne zeliant quet ehue rein hemb permission ou zud, meit hac ind ou dehai ag ou hani propr de rein. Pihue-benac en dès delé, e zou obligettoh d'ou fayein eit de rein alézon. Pébein e ra memb mar maeq a bayein é zele é sigur

rein en alézon, meit hac ean e aelebai ur peur benac en un dobér bras, hac en hani ma teli dehou, éa é æz. Un dra cavet pe deliet, ne zeli quet bout reit d'er peur, mar gouyér de bihue vai. Anfin n'en dai quet permettet gober alézon guet un dra a béhani ne ver quet mæstr d'obér er peh e garér.

Eit ma vou profittabl ha méritabl hou ç'alézon, 1°. Reit d'er peur él pe vehai de Jesus-Chrouist é reheoh. Rac ean en dès laret : *Deign-mé memb e ret er péh e ret d'en disterran a me ré.* Pe uéleheoh Jesus-Chrouist é toul hou tor, n'er refuseheoh quet; hui e rehai dehou prontemant, a galon vat ha guet joé. Reit ehué d'er peur bean, hemb quæ na chagrin d'er peh e ret : rac, é-me S. Paul, *Doué e gar er-ré e ra a galon ha guet joé.* 2°. A guemènt ma heèllet, cuhet er chariteeu e ret, guet ean n'hou pehai gloër guet-t'ai. *A pe ret en alézon*, é-mé hur Salvér, *dihoallet ne ouichai hou tourn clei petra e ra hou tourn diheu.* De laret-é, ne glasquet quet bout seellet na ma vou gouiet é hoh charitabl, eit bout mêlet guet en dud. Ne demallet de hani en alézonneu hou pehai reit dehou; ne hum vantet quet ehue ag er-re e ret. Er sort tud-ce, é-me hur Salver, *en dès bet ou recompance* ér béd-men. Vanité e glasquant, é me S. Augustin; vanite ou devou eit recompance. 3°. Reit guhave en alézon dré zeourn hou pugalé, eit ou aeource de guemér trulié doh er peur, hac eit tennein ar nehai bénidiction Doué hac hani er peur. Rac, é-me er Speret-Santel, *Pedèn er peur e yes beed Doué.* 4° Mar da ur peur é toul hou tor durand hou prèd, pé mar gouzah é bès én hou kær unan-benac en dès necessité vras, dioveret un tam benac eit rein dehou. *Partaget hou para guet er peur*, é-mé er Profæt Isai.

Me ouair, mar domb é commodité, ne zeliamb refus hanni. Rac en dud mechant quer clous él er-ré santel, e zou bugale de Zoue hac hur berdér é Jesus-Chrouist. *Ret de guemènt hanni e oulên*, é-mé hur Salver. Mæs er-ré en dès muyan dober, e zeli neoah bout soulaget er-ré guettan; arlerh, hur hærent, mar dint peur; hac er-ré endès groeit vad eid omb. Bout-ç'ou peurerion de béré é ma assès rein a pe oulènnant; mæs bout-ç'ou tiadeu tud peur mehus peré e zu guet nan hac e vreign guet misèr hemb credein monet de glasq : spiet mèn é vehai ag er sort-zé, eit ou soulagein. Ne vér quet obliget de rein en alézon d'er-ré zou capabl de labourad, d'er-ré zou gùel guet-t'ai bihuein én ou féneantiss ha laireah èl-cé en alézon, eit laquad ou horv d'obér vat. *En hani ne fal quet dehou labourad, ne zeli quet daibrein*, é-mé S. Paul. Ret vehai neoah bout eri a galon eit manquein a soulagein er-re en dès volanté vat de labourad, ha ne gavant quet labour. Alezon-é rein labour d'er-ré peur hac ou laquad de ounid ou boued, eit miret ne yehènt de boæz, ha ne hum acourcehènt doh er féneantiss, pehani, é-mé er Speret-Santel, *e zou caus de hilleh a fallanté*. Ne ret quet un droug é refus en alezon d'er-ré e implé er péh e chairrant, é chervadein, é hivraignein, hac eit condui ur vuhe mehus ha criminel. *Ret d'er mat*, e-mé er Speret-Santel, *ha n'assistet quet er péhour él-cé...... Miret ne vehai bara dehou*, mar gouiet é vou quemènt-cé occasion dehou de zerhel doh é fallanté. Ne vér quet quen obliget de rein d'er riderion, èl d'er-ré ag er hartér. Mad-é neoah rein dehai un draïq benac, ha ne vehai meid eit miret ne douiehènt.

Mar hum glêm liès er heurerion é vér cri doh-

t'ai, ul lod vad e ra ehue leh de hum glêm a dehai. Hilleih zou peur dre ou goal, dre ou fal vuhé ha fal venagemant. Hilleih e glasq ou boued, hac e eèllehai er gounid : hilleih e ra guhave goah dispign eid er-ré e ra dehai. Goud e ran penaus *peuranté n'en dai quet fallanté*. Mæs é-mésq er heurerion guæd e zou a ré fal? Liæssoh en ou güeler ital en Ilis eid abarh. Hilleih e gonz caër a Zoue, mæs peell-é ou halon doh-t'ou. Me ouair n'en dai quet hemp quin a gaus d'er peur, mæs a balamor de Jesus-Chrouist, e teliamb rein alezon; mæs er peur e zeli ehue d'é du payein en ur mod benac er-ré er soulage, en ur bedein liès en Eutru-Doué de durel é vénidiction ar er-re er secour, *Peden er peur*, é me er Speret-Santel, *e ya bet-ha discoharn hun Doué*. Mæs eit quemènt-cé, réd-é ma vou groeit mat. Ur peur ne zeli quet en doud ivi doh er peh e rer d'ur peur-aral. Quemènt-ce e dènn liès de valice, de zisput ha de scandal ; ne zeli quet ehué ivièin danné é Nessan, madeu er-ré pihuiq. Er heurantée gondui d'en Neanen ham hé souffr guet patiantæt : mæs forh *malheurus-é eid en hani* hé souffr hac e *hum sàu tnemp tehi*. Miseraploh-e hoah dirac Doué ur peur e zou hardeh assès eid anjuliaí er-ré er refus, eit touiet guet-t'ai, eit dezirein droug tehai, eit ou décriein. Doué n'eèll quet andur *ur peur resolus*, é-me er Scritur santel.

Mar fal deoh gohér deu alezon én un taul, sallet er péh e rehait guet un avis mat benac; de laret-é, en ur rein hou charite d'er peur, reit tehou opèn un instruction, un avertissemant, ur gonsolation benac. Ne ouheoh quet cavouét gùel taol eit henoéh, de gorrigein hou Nessan, ha de rein d'é ineau un alezon précius durand ma ret soulagemant d'é

gorv. (Leinet er Chapistren XIV, XV ha XVI, Parti III ag er Vuhé devod.)

## CHAPISTR II.

### *Pechleit doh en drouz.*

Er péhet e zou un diaboeissance de Lezèn Doué; de laret-é, ur chonge, un dezir, ur gonz, un action contrel de Lezèn Doué, pé contrel d'er péh en dès Doué commandet dré d'ou e huaan, pé dré ré-ral. Rac-ceé diaboeissein de Lezenneu en Ilis pé d'ordréanaceu en dud é carg, e zou ehué ur péhet; a p'en dai gùir, él ma lar S. Paul, *n'en dès otorité ne za a Zoué*, hac é ma Doué memb e ordréa demb aboeissein, eon pas d'en Ilis hemb quin, mæs ehué d'en dud é carg, meit ne vou quet contrel en ordrén d'er péh en dès commandet a hénd-aral. Bout-ç'ou Lezenneu hac e gommand; bout-ç'ou ré-ral hac e zihuèn. Manquein a obér er péh zou commandet, e zou ur péhet a *omission* : gobér er péh zou dihuènnet, e zou ur péhet a *action*; rac ma hès é quement péhet-ç'ou, un act ag er volanté dre béhani en hum arrestamb librement pé de chongeal èn un dra dihuennet, pé de zezirein un dra dihuènnet, pé de gonz ag ue dra dihuènnet, pé d'obér un dra dihuènnet. Peliein e ramb enta quel liès guéh ma cousantamb, pe ma hum laquamb a vat ba libr volanté en danger a gousantein d'ur chonge, pé d'un dezir, pé d'ur gonz, pé d'un action, pé d'un omission e ouiamb, pé e eèllamb bac e zeliamb gond e zou contrel de Lezèn Doué.

Bout-ç'ou den sort péhet : er péhet Originel hac er péhet Actuel. Er pehet Actuel e zou en bani e

ça peb-unan ag é vat ha libr volanté, goudé bout deit d'en oaid a ræzon; de laret-e, ur chonge, pé un dezir, pé ur gonz, pé un action, pé un omission cousantet inemp de Lezén Doué, pé inemp de Lezenneu legitim en dud carguet a berh Doue eit conduî hun affærieu spirituel pé tamporel. Me lar en hani e ra peb-unan *ag é vat ha libr volanté*, eit rein d'antand penaus, eit ma vehèmb cablus a behet, réd-é ma houiehèmb, pé ma vou dié hur faute ma ne ouiamb quet, é ma dihuènnet er peh e chongeamb, pé e zeziramb, pé e laramb, pé e broamb; pé é homb obliget d'ohér er peh e vanquamb a ohér; hac opèn, ma cousantehèmb én ur mod benac d'er gobér, pé d'el lausquein hemb er gobér. Me lar boah *goudé bout deit d'en oaid a ræzon*, eit rein d'antand penaus, er-ré n'ou dès quet en usage ag ou ræzon, n'eellant quet ordinæremant péhein; èl mei er vugalé péré ne ouiant quet hoah difforh en droug doh er mat, en dud innoçant, un den cousquet, ha memb un dén meàuet dré avantur hemb ne vai é mod er bet dre é oal. Me lar me bébant quet *ordinæremant;* rac bout-ç'ou circonstanceu ma ta un den de vout cablus a behet, penaus-benac n'en devai quet er momant-cé en usage ag é ræzon. Par-exampl, un dén cousquet hac en dès fal hunéeu, e zou dré zé cablus a behet, quel hès guéh ma hum laq ag é vat ha libr volante en occasion d'en dout int. Un dén meàuet dré é oal, e bèh dré en ol droug e ra ér stad-cé, deusto n'en devai quet eu usage ag é ræzon: rac ur ueh ma vai meàuet ag é vat ha libr volanté, ean en dès cousantet d'eu ol drougueu e eèll gobér dierbèn é ivraignereah. Pihue-benac e hum laq ag é vat ha libr volanté én occasion a béhein, e gousantt, a guemènt ma heèll,

d'er péhet, ha ne chongehai quet ean ér péhet ér momant ma coueh guet-t'ou. Dré er memb rœzon, pihue-benac e vihue én acustumance a béhet, ha ne laqua quet poen d'hé zorrein, e zou cablus ag en ol fauteu e arrihue guet-t'ou dré er suitt ag é acustumance, ha ne chongehai quet ean èo hi ér momant ma coueh. Cablus-e ha cablus vou durand ne renoncion quet sincerement d'é acustumance, ha n'impléou quet er moyandeu jaugeabl ėit bout déun a hehi.

Ol er péheden actuel e zou pé marvel pé veniel. Arrihue e rant pé dré ignorance, pé dré fragilité, pé dré valice. Ou hommettein e rér pé dré chonge, pé dré goaz, pé dré zezir, pé dré action, pé dré omission. Péhein e rér non pas hemb quin a pe rér en droug, mæs hemb a pe rér léh d'er-ré-ral d'er gobér : èl mei er-ré e gommand er gobér, pé e ra conseil, pé secour, pe en tu d'er gobér, pe e vél er-ré er groa, pé nu soutir, pé n'ampechant quet en droug a pe eêllant, drès peb tra, a pe ver obliget de guemènt-cé. Rac, é-me S. Paul, *Er-ré e ra droug, e vérit er marhue; non pas hemb quin er-ré er groa, mæs ehué er-ré e gousantt guet er-ré er groa.* Anfin hont-çou aeih péhet actuel, e hanhuér Capital, rac m'eo dai a nehai é ta en ol péhedeu-aral e eêllér commetteia, él er braequnu ag er chouche É hamb d'expliqueín er péheden-zé.

---

ARTICL I.

## *Ag er Pehet Originel.*

En péhet Originel e zou en hani é péhani é homb bet ol conceuet hac e béhani hur bettan tad Adam

en dès hur rantet cablus. Adam hac Eve e oai bet croueet er stad a hræce hac a innoçance revé en inean, ha revé er horv, hemb bout chujet de glinhuet na de boen er bet, na nemb d'er marhue. Ol é vezemb bet crouéet ér stad heurus-cé, pe n'en devezai quet Adam diaboeisset de Zoué. Mæs en diaul pehani é clasq hum sehuel, e oai déjà couéhet én abim éternel, e guemeras ivi doh bonheur Adam, hac eid el laquad de gouéh ag e stad heurus, ean e solitas Eve de zaibrein ag ur frehèn en doai Doue dihuennet doh-t'ai. Eve e sèntas doh er goalsperet : e zaibras, hac e ras d'Adam de zaibrein. Quenteh é couchezant ag ou stad heurus a hræce hac a innoçance : Doué ou bouttas ér mæz ag er Baraouis terrestr, hac ou hontraignas de hum déno én ur goignèl ag er béd eid oulein ou fehet, eit distrampein ou bara guet en huis ag ou horv; hac e gommandas d'en doar discoein dehai partout traceu ag ou fehet. Quentéh ou speret e hum gavas lén-a ignorance, ou halon lén a inclination d'en droug, ou horv chujet d'er miserieu ag er vuhé, d'er blinhuedeu, ha d'er marhue. (Histoër en ancién Testamand, Figur III ha Figur IV.)

Adam hac Eve n'en dint quet bet ou hunan cablus ag ou diaboeissance; *ol en dud en dès pehet é Adam*, e-mé S. Paul, hac er péhet-ce e hanhuér Originel. Ol é tamb er bed cablus ha lodèq én-ou : n'en dès meid er Uerhiès Vari e zou bet goraotet a nehou dre ur græce particulier. Chetui penaus, é-me S. Paul, *é ma deid er péhet ér bèd, ha dré er péhet er marhue;* hac opèn, er vocen, er guèrteri, er brizel, er haz, er malice, er blinhuedeu, er goal amzér, en trebilleu hac en ol miserieu-aral, de béré é homb ol chujet durand er vuhé-men.... Conside-

ret peguemènd é puniss Doué er pehet ér béd-men, ha douget ean; rac er bed-aral é vou hoah tourmantet rustoh er péhour.

---

### Artic II.

### *Ag er Péhet Marvel.*

Penaus-benac m'en dai diæz bras, èl ma lar S. Augustin, difforh er pehet marvel doh er pehet veniel, sur-e neoah e hès pehedeu e zou marvel, ha re-ral n'en dint meit veniel. Er pehet marvel e zou un dihoeissance de Lezèn Doué en un dra a gonsequance chonget, pe deziret, pe laret, pé groeit, pé manquet guet cousantemant parfæt. En hanhuein e rer marvel, rac ma ra er marhue d'en inean en ul lemel guet-hi er vuhé spirituel, ha ma veritt er marhue eternel. Me onair assès hun inean ne varhuou quet: mæs hi hé dès hoah ur vuhé spirituel, péhani e gonsist é græce Doué; hac ur uéh ma commettamb ur pehet marvel, hun inean e goll græce Doué, hac e cess a vihuein ag er vuhé-hont a béhani é conzai. S. Paul a pelarai: *N'en dai guet mé e vihue, mæs quéntoh Jesus-Chrouist e vihue én-n'an.* Dre ur pehet marvel hemb quin hun inean e za de voud enemis de Zoué; coll e ra caranté Jesus-Chrouist, hac er meritt ag en ol æyreu mat hi dehai groeit ér-raug. Rac, é-mé er Speret-Santel, *Mar da d'en dén just quitlad e vuhé vat ha gobér ur pé-het marvel... en ol vad en dou groeit a guént, e vou ancoeheit eit-t'ou.* Ne faut meid ur pehet marvel eit bouttein Doué er mæz ag un inean: rac Doué n'eèll quet chom él léh ma chom er pehet-cé. *Hou pehedeu*, é-mé er Profæt Isaï, *en dès groeit un dis-*

*parti itré Doué ha hui.... Haval vehai doh hou cuélet, é hoh bihue; mæs é gurionné marhue-oh.* Pihue-benac e vaihue guet ur pehet marvel hemb quin ur égouciance, e vou dannet durand un éternité.

Mæs pegource é vai marvel ur pehet? A pe vai é fæd a dra a gonsequance ha m'er hommetter guet cousantemant parfæt. Seèllet e rér èl treu a gonsequance ol er-ré zou dihuènnet pé commandet idan boén a goll carante Doué: rac n'en dès meid er péhet marvel e ra gronce hé holl. Rac-ce a pe lar Jesus-Chrouist én é Aviél, *malheur* d'un dra-benac, ni e seèll quemènt-ce èl tra a gonsequance: a pe lar er Scritur sacret penaus er-ré e ra en dra-hont pé en dra-men, n'antréeint quet én Nean, ni e seèll quemènt-cé èl tra a gonsequance: ol er péh zou dihuènnet idan hoén a escommunication, e zou ehué tra a gonsequance: én ur guir, tout er péh e forban carante Doué ag un inean, e zou tra a gonsequance; ha mar hum gav guet quemènt-cé cousantemant parfæt, chetui qnemènd èl e faut eit gobér ur péhet marvel. Guhavé n'en dai quet requis ma vou parfæt er gousantemand ér momant memb ma commettér er péget; mæs assès-é ma vou bet cousantet a vnt ha libr volanté d'er péh e vai bet caus d'er péhet Bout-ç'ou hoah certæn treu ag ur gonsequance quer bras ma hès pehet marvel ha ne vehènt quet groeit guet cousantemant parfæt. Rac-cé é castiai en Ilis quer rust er-ré e renéai er Fé guharal guet eun a vout tourmantet. Ul lod vad e grèd é vènt excusabl a behet marvel rac ma cavant de laret é vai en bærr ag en tantation, pé en dougeance estrange en devai int douguet d'er hommettein, mæs en ou devai quæ ér momant memb m'ou devai ean groeit. En dud-cé e hum dromp a vras; rac er péh

ma vai é fæd a dra a gonsequance, en hærr ag er goal inclination, pe en dougeance ne vir quet n'en dint libr do gousantein, pe de resistein. A vat ha libr valante é rant en action; ha goel vai guet-t'ai sentein doh ou imur ha fantazi eit cheleuet Lezèn Doué én un dra a gonsequance. Pehein e rant enta marvelemant; ha laret er hontrel e vehai digueor en or d'el libertinage.

Mo ouair ne vér quet ol ér stad de zifforh petra zou a vras consequance doh n'en dai quet. Mar doh ér stad-eé, ne feheoh quet gobér gùel eit dizolein cerhan ha brahuan ma heèllehait, hou ç'alfær d'ou Covezour, ha tremén dré er péh e gonseillou deoh. En disclærationeu faus e rér é Covezion, e zou pèn-çaus d'en daramuyan ag er sacrilegeu. Rac ur ueh ma caver goal-speret en tu de durel un dén ér pé-het marvel, ean e implé é ol ardeu eit miret doh-t'ou a hum accusein èl ma faut, eit en derhel per-pet ér péhet hag en inclination d'er péhet. Eit ne vehait quet trompet, quentéh èl m'hou pou bet er malheur d'obér ur pehet marvel, hum humiliet dirac Doué; goulènnet misericord ha pardon dré vériteu Jesus-Chrouist; quèret prestan ma heèlle-hait, de gavouet hou Covezour; disoleit tehou per-huéh er stad a hou couciance guet humilité ha Con-trition, ha reparet er Sacremand a Benigèn er péh e hoès collet dré er pehet. O Crechénion! e lar S. Augustin, ha hui e hoès hoah nitraiq a druhé do-hoh-hui memb? Hui e ouil d'ur horv a p'en dès é inean er huitet, ha ne ouilet quet a p'en dès er pé-het marvel contraignet Doué de guittad hou ç'inean? Hou tareu ne resusciteint quet er horv-cé; mæs er-ré-e scuillehait ar hou pehedeu eit ou effacein, e resuscitou græce Doué én hou c'inean.

Rai hir vehai conz amen ag er malheurieu en dès stleiget hac e stleige hoah er péhet marvel ar é lerh. (Leinet er Chapistreu III, IV, V ha VI eg er Reflexioneu ar er pedair fin dehuehan.)

---

### Articl III.

## *Ag er Pehet Veniel.*

Ex differance e zou itré er péhet marvel hac er pehet veniel, e gousist é quemènt-men : er pehet marvel e gommand er galon hac e forban gronce a nehi er garante a breferance e zou deliet de Zoué dres peb tra. Mæs er péhet veniel e lausq hoah er galon mæstrès a nehi hé hunan, dre ma hoarn hoah er garante-zé a breferance e zou deliet de Zoué. Er péhet veniel ne lam quet enta gronce hé buhé spirituel guet en inean, penaus benac ma yein ha ma hoanna carante Doue én-hi; hac el-cé er-ré ne rant quet calz a gas eit commettein péhedeu veniel, e ra un droug bras; rac er pehet veniel e ra offance de Zoué; rac, é-mé er Speret-Santel, er-ré e zispris er pehedeu bihan, e gouéhou a nebediguen é ré vras, ha rac ur pehet e gredér ne vai meit veniel, e hum gav hès de vout marvel, pe vai examinet mad en ol circonstanceu a nehou.

Bout-ç'ou deu sort pehet veniel, ré e rér dré ur gùir fragilité : en dud santellan n'en dint quet én abri doh er sort-zé; rac *er-ré just*, é-mé er Speret-Santel, *e gouéhou seih gueh*, de laret é, liés én dé, mæs quenteh *ind e sàuou* a nehai. Ré-ral e gommetter esprès, a vat ha libr volanté, èl mei, revé S. Augustin, daibrein pe ivet hemb dobér; conz mui eit ne faut; colf en amzér é laret conzeu inutil,

chom ér gulé e pe vai mall sehuel de bedein; bout rai friand ha tantet guet er boued mat. Laqueit hoah guet er-re-zé el lizidantæt ha parèss e peèllad er chongeu fal ag en isprit; (ne gonzan quet ag er chongeu inemp d'er burtæt, d'er Fe, de Zoue, etc. Rac er parèss e peellad er sort-zé, e zou quasi attàu pehet marvel.) Me gonz ag er chongeu e yeinnion doh en Nessan, ag er chongeu e hloer, a ivi, e zisprisance, a hum glèm eit tra distér a hur mèstr: me gonz hoah ag en dibarfætioneu pé parèss é ter-tel hun isprit en hur pedenneu; ag er gueuyér distér; ag en attahign e rér d'er-re-ral eit hoarhein; ag er goab, en dambris a rér a unan-benac....

Ne seèllet quet er pehet veniel èl ur bagatèl, ha ne laret quet en hou calon: *Me féhedeu zou distér; ne ran quet droug vras é chom én-ai.* Ne ret quet droug vras, é-me S. Bernard? Ah! *quemènt-cé zou un obstination veritabl, ur blasfæm inemp d'er Speret-Santel.* Rac-ce é lar S. Augustin ne vehai quet quer bras droug revinnein ha distrugein er béd ha quemènt tra zon ol, èl offancein Doue dre ur pehet veniel: rac en distérran offance groeit d'er Brouéour, e zou goah eid en ol drougueu e eèllehai couéh ar en treu crouéet.... Er pehet veniel e gouchi en inean, hac e oanna én hi carante Doué. *Bout-ç'ou péhedeu,* é-me S. Augustin, *péré ne lahant quet en inean, mæs neoah int hé houchi, hé golo a ouheu, hac e vir doh Doué a hé chérissein....* Er pehet veniel e gondui d'er pehet marvel, dré ma yein carante Doue, ha ma ra d'en inean coll hilleih a græceu actuel, perezou requis de hi eit resistein guet courage ha perseverance doh en tantationeu crethue.

Er pehet veniel ne veritt meit poenieu tamporal; mæs eit quemènt-ce ne ouhèmb quet a hanamb hun

hunan, na dré hur meriteu propr, hur boud er remission ag er fauteu distérran e arrihue guenemb de bep cource. N'eèllamb bout pardonnet a hur peheden pé marvel, pé veniel, nameit dre véritet Jesus-Chrouist. Doué eit discoein demb en offancé e ra dehou er pehet veniel, en dès ean liès punisset én ur fæçon terribl. Moès Loth eid ur seèl curius, e oai bet changet én ur yoh halen : Moyse eid ur mini-defiance, e varhuas hemb antreein én doar a Chanaan e oai bet quel liès grateit tehou : David eid un tamiq vanité, e gollas é tri de dré ur vocéa terribl, tri-uguént-mil ag é bobl.

Mæs desquènnet a speret er Purgatoèr, ha marcé hui e gomprenou petra-é er pèhet veniel. Eit fauteu e seèllamb èl tra distér, Doué e buniss inon ineanneu santel, ineanneu é amiet, dré un tan rustoh ha calettoh eid ol er péh e eèllehèmb hur bout de souffrein ér béd-men. Doué en dès permettet ma vezai diæz difforh, ahoël e certæn treu, er péhet veniel doh er péhet marvel, eit ma vezèmb bet ghel ar hur goard doh peb sort péhet. Mar caret enta en Eutru-Doué, hui e zeli quêntoh merhuel eid en offancein é mod er bet. A pe gouchet en ur faute benac, groeit beon un Act a Contrition, quemèret ur bengen jaugeabl eit hum bunissein a nehi, hac eit miret a gouch én un aral. Ma ne ret eas ag er pehet veniel, ean hou condayon d'er péhet marvel, ha d'er marhue éternel. *En ham e gar Doué*, é-mé er Scritur, *ne zispris nitra*, eit pligein dehou parfætemant.

### Artict. IV.

### *Ag er Pehedeu a Ignorance.*

Bout-ç'ou calz a dreu ne onyamb quet, ha n'en domb quet obliget d'ou goud; rac-ce ne vehèmb quet rescondabl a nehai dirac Doue. Mæs bout-ç'ou ehué e eèllamb hac e zeliamb goud, hac ag er-re-zé é homb rescondabl. Mar dai dre hur faute ne oniamb quet er peh e eèllamb hac e zeliamb goud, n'en domb quet exant a behet quel hes guèh ma hroamb dré en ignorance-zé un dra benac inemp de Lezèn Doué, pe de hani en Ilis. Mar dai quêstion ag un dra diæz eid omb de zesquein, hun ignorance e zimin er pehet: mæs mar dai quêstion ag un dra hur bezai eellet forh æz desquein, hun ignorance e leh bihannad er faute, hé brésq hoah guhavé, dré ma joent ur pehet a lizidantæt ponner ha yeuhèq guet un diabneissance de Lezen Doue. Par-exampl, peb-unan e zeli goud é ma ret hanàuein, carein ha chervige Doué, ha jamæs en offancein: é ma ret carein, inourein ha respettein hun tad hac hur mam: ne faut gober d'er-ré-ral meid èl ma carehèmb ma vehai groeit demb-ni memb. Peb unan e eèll hac e zeli goud ne faut gober infamite er bet inemp d'er burtæt, na guet-t'ou e hunan, na guet ré-ral. Couciance er-ré e gommett er sort torfæten zé, ne vanq quet a ou liquein, ma carant hé cheleuet: rac Doue en dès scrihuet el lezèn a burtæd e calon peb-unan; hanhuet-é *el lezèn naturel*, ha Doue ean memb n'eèll quet hun dispansein a hé accomplissein. Peguement neoah ag en oaid a groaidur, pé én ou yoantiss, e hum gouehi dré beb sort loasteri, hac e grèd bout divlam é sigur ne oai quemènt-ce meit bugalenge, pé ne oai meit-t'ai ou

hunan! Peguemènd e gousantt hemb scrapul d'un afin a oal chongeu, é sigur ne garehent quet gobér er peh ou dès én ou speret! Peguemènd er stad a briedereah e hum abandon de bep sort infamité, én ul laret é ma tout permettet! Douget a hum drompein esprès, hac a hum goll.

« Et Bayannet, é-mé S. Paul, en doai hanàuet « Doue dre er péh e uélènt dirac ou deulagad ; (rac « er bed zou èl ul livr caer, é pehani e heèll pebunan goud leine). Mæs rac n'ou dès quet prezet « en mourein èl ma tehènt, ha m'ou dès bet recour « doh er goal-speret dré ou superstitioneu, Doué « en des ind abandonnet d'en dalledigueah ag ou « speret, d'er fallante ag ou halon, ha d'ou dezirieu mehus ha criminel ; ha disinouret ou dès ou « horv dre bep sort infamité ; ha dré ou dalledigueah e mant deit de vout tud avaricius, paillard, « malicius, ivius, multrerion, attahgnus, rapporterion, goal gonzerion, corromplet en ou buhé, « enemiset de Zoue, prest de fal obér d'er-ré-ral, « direspet ha diaboeissant d'ou zad ha d'ou mam; « én ur guir, tud hemb avis, hemb henestiss, hemb « carante, hemb fidelité, hemb truhé. » Chetui petra e ra en ignorance. Hui e vlam er Bayannet rac n'ou doai quet cheleuet ou houciance, na sèntet doh er sclerdér ag er ræzon, péré e zelhai assès rein d'antand tehai é boènt pehedeu. Ha hui e grèd é vehait-hui divlam, rac m'hou pou mouguet er rebræche a hou couciance? Er batecheneu, en instructioneu e hoès cleuet, en aviseu mad e zou bet reit teoh é Covezion, e zou hoah quel liès a voéh e hum sàu inemp teoh eit hou ç'acusein. Brassoh ha criminelloh-e hou talledigueah eit hani er Bayannet.

Me ouair é hès paud a dreu n'en dint quet scri-

huet èl-cé én donn a hur halon, ha ne vou quet goulènnet contt guenemb a nehai é Jugemand en Eutru-Doué, pé rac n'en domb quet obliget d'ou goud, pé rac ne vern peguemènd a boen hur bou queméret, n'hur bou quet eèllet ou désquein. Mæs a fæd er Misterieu principal ag el Lezen'a Creche-neah, peb-unan zou obliget d'ou goud idan boen a zannation. Ne vehèmb quet cheleuet de laret: *Nemes quet eèllet ou désquein... Ancoeheit int teign...* Eit pihue e rér er Hatechen? Ul lod vad en des mui a zobér eid er vugalé, a monet d'er hlenet. N'en dai quet erhoalh en désquein, hac en ancoehad gondé; n'en dès den n'en dai obliget idan boen a zannation de oud beèd er marhue er Misterieu principal ag er Religion, hac er Sacremanteu e zeli peb Crechén receu. Gond e ran hoah é vér guhavé ambarrasset a gaus de dreu ne ouier quet hac ind e vai mat pé droug. Arrihue e ra liès quemènt cé ér hontradeu, ér marhadeu, é certæn actioneu inemp d'en honestiss, ér remedeu doh en dud, pé doh lonnet... Geulénnet nezé avis guet tud abil hac a gouciance vat. Rac er-ré e ya d'ou chonge, mat pé droug èl ma vou, e gouéh liès é trompereah en diaul.

Delhet-é deoh guelet bermen dalledigueah estrange hilleiha dud, peré goude m'ou dès commettet er pehedeu horriplan, e lar ne zougeant nitra, ou houciance ne rebræche nitra dehai... Naren, rac dre forh péhein ind ou dès hé mouguet, ha bermen hoval guet t'ai ne béhant mui: pé goudé m'ou dès hum gouchiet dré en infamitéeu abominaplan, ne berzant quet ou hovessad, hac ind e grèd é mant quitt én ul faret, ne ouyènt quet é hoent pehedeu a p'ou groènt. Mæs en dud-cé e zeliehai considérein ne vér exant a behet meid é quemènt ma heel-

lër laret : o'eèllèn na ne zelièn quet goud é hoai péhet... Honneh-é er regl e zeliet é coucionce béli.

---

### Articl V.

## *Ag er Péhedeu a Fragilité.*

Péhein e ret dré fragilité a pe hum lausquet de monet d'er pehet dré en bærr ag un tantation ; creihue; èl a pe laret ur fal gonz én ur gohad coler ; èl a pe ret ur faute pé ma vanquet én ou tevær, guet eun ag ur holl pe domage benac; guet eun a vout goapeit, pe decriet, pé disinouret; guet eun a zisplige, pé a goll un ami mat, pé guet eun a vout goal dræted. Dré ur fragilité el-ce é nahas S. Pierr e Væstr.

Guæd e gouéh ag er sort péhedeu-zé guet en ineanneu lache ha goann, pére ne zalbant doh ou resolutioneu meidé quemènt ma ha tout d'ou chonge ! Guæd e zou ehué a fal Grechenion pére e drahiss bamdé Jesus-Chrouist, guet eun a goll ur marhad pé ur fal brocèz benac ; guet en dezir de ounid ar goust er-ré-ral, de hum dènn ér béd dré finèss, de hum excusein ag un droug groeit, pé eit peèlled or fal affær benac a ziar nehai ; pé guet eun a gouéh idan coozeu en dud hac a vout discoeit guet er biz..., Ha hoah é mant dall assès eit chongeal n'ou dès quet péet ; rac, é-m'en dint, *er-ré n'ou dès quet, e garehai ou devout... Er-ré zou é fal affær, e garehai boud ér mæz .. Er-ré zou clan, e garehai boud yah... Quasi requis oai gobér èl-cé...* Red-e hoah larat n'en dai quet péhet en trompereah, er multr ha cnot péhet aral a gommettér bamdé e sigur meiet necessær eit hum dènn, pé ma ver forcet d'ou gobér...

Ël pe vehai cavet jamæs ur ræzon legitim d'offansein Doué : él pe vehèmb quet obliget d'er harein mui aveit hur madeu, hur hærèut, hun amiët, hur buhé, ha mui eit quement tra zou ol : él pe ne zeliehemb quet bout perpet én disposition de verhuel quêntoh eid en offansein! É gurionné, disterræd-é en nombr ag er-ré e gar Doué a greis ou halon, drès quement tra zou! Hilleih el lar; mæs dihand en accomplisss.

## Articl VI.

### *Ag er Pehedeu a Valice.*

Ne gonzan quet amen ag er malice e oarn er fal Grechenion doh ou enemiset. Ne gonzan meid ag er péhedeu e rér esprèss, dichonge caër, dré fal volanté, èl ma ra certæn tud, *péré e hum rejouiss a p'ou dès fal hroeit, hac e hum eantt ag ou brassan fallanté :* pe er-re e hanàu assès volante Doué, hac er peh e ordién dehai; mæs ne veonant quet er gobér, na ne hum sourciant quet bligein dehou.

« Pehein *guet ur malice certæn*, é-me en Doctor S. Thomas, e zou choæge en droug, pé distroein ol er péh e éllehai tènnein er péhour ag er péhet : de laret-é, volanté désordr er pehour e gar mui en treu tamporel, él mei en danne, er faus plijadurieu, etc., eit ne gar pé er sclerdér ag er ræzon, pé Lezèn Doue, pe Caranté Doué, etc. Rac-cé e vehai guel guet-t'ou gobér gueu doh é inean, eit souffrein ur holl-henac én é vadeu tamporel, pé én é fal plijadurieu : pé ean e choæge andur ur holl spirituel, eit en dout pé ur profitt pé ur blijadur tamporel. »

Er péhedeu-zé zou brassoh, peh-unan d'é sort, eid er-ré a béré en e mès conzet ihuelloh, dre m'ou groér espress guet banauedigueah splann ; ha S. Thomas ou galbue péhedeu groeit guet *malice certæn*. Er sort-ze zou inemp d'er Speret-Santel, ha *ne veint guet pardonnet*, é-mé Jesus-Chrouist, *ér béd-men, nac ér béd aral ;* de laret-é, diæz braz int de vout pardonnet, rac m'en dint un disprisance ag er græceu ha secourieu e ra demb er Speret-Santel, pé eit peèllad ha dihoal doh er pehet, pé eit hum dénn a nehou a pe vai commettet.

Bout-ç'ou, revé S. Thomas, huéh péhet inemp d'er Speret-Santel. 1°. *En désespoér :* 2°. *Er bresomption :* 3°. *En ahurtemand é goal stad :* 4°. *En obstination :* 5°. *Hum achuel inemp d'er urionné hanàuet :* 6°. *En ivi doh mat spirituel hun Nessan*. « Ou difforh e rer en eil doh eguile revé ma rant « d'er péhour pé distroein pé disprisein er peh e « vehai capabl d'en tènnein ag er pehet, pé de vi- « ret doh t'ou a er hommettein. »

« 1°. Dré en Espérance e hum dénn er péhour « ag er péhet, a pe za dehou hum chongeal ha « considerein misericord en Eutru-Doué, péhani « e bardon er pehedeu, hac e recompance er mad « e rér. En Espérance-zé e goller dré en désespoër, « péhani e ra d'er péhour malheurus laret avèl « Cain : *Rai vras-é me féhet eit ma vehèn pardon-* « *net a nehou* guet Doué. » Mæs ean e zelehai considerein e ma hoah brassoh misericord hun Tad péhani zou én Nean, hac é ma perpet prest de bardonnein.

« 2°. Er péhour zou distroeit ag er péhet dré en « dougeance, a pe za dehou considerein justice en Eutru-Doué, péhani e buniss er pehet ; hac en

« dougeance-zé e gollér dré *er bresomption*, pé-
« hani e arribue a pe chonge unan-benac é heëll
« gounid en Nean hemb laquad poen d'ober æyreu
« mat, pé é voo pardonnet ag e beheden hemb
« pénigèn. » Dre er bresomption-ze é ta er behe-
rion d'ober outrage d'er Speret-Santel, a pe laquant
termen eit hum gonvertissein; él pe vehai en am-
zer ha græce Doué é dalh guet-t'ai. D'er-ré-zé-é é
lar Jesus-Chrouist : *Hui em hlasquou, ha hui e
varhuou én hou pehet.*

« 3°. Ag en donæzoeu e ra Doué d'er péhour
« eit hum dènnein ag er pehet, bout-ç'ou deu sort :
« er hettan zou *en hanauedigueah ag er urionné,*
« inemp de béhani en hum sàu er pehour a pe gom-
« hat, pé ma hassai nahein *ur urioné handuet* él
« Artic! a Fé, eit bout liproh de behein. El-cé
é ta er fal Grechénion d'ober goab a Aviel Jesus-
Chrouist, a pe zecriant guet malice er peh zou san-
tellan ér Religion, a pe daulant ou velim ar en dud
a Ilis, a gaus d'en ansaignemanteu e rant tehai, a
pe zisprisant er henigèn, ha ma larant : *N'en dès
quet a ihuern... Ou lorhein e glasquér... Réd-e de
beb-unan vantein é varhadoureah* .. Perac ne na-
hant-ind ehue en heurustæd ag er Baraouis? Er
memb Doué en dès revelet unan, en dès ehué re-
velet aral; ha mar meritt bout credet a pe lar é
hès ur vuhe heurus de virhulquie en Nean, ean e
véritt ehué bout credet a pe lar e hès én ihuern un
éternité a boénieu. *Chetu petra zou caus de gon-
dannation* er sort tud-ze, e-mé S. Yebàn, *er scler-
dér zou deit* tehai assès eit gobér mat p'ou devai
caret; *mæs ind ou dès caret güel en tihoeldæd* ag
ou dalledigueah, *eid er sclerdér : rac ou obédereu e
oai fal.*

« 4°. Eo eil donæzon zou *er secour ag er græce* « *interior*, inemp de behani é ma *en ivi doh sante-* « *leah en Nessan*: de laret-e, er pehour n'en dès « quet hemb quin ivi doh e Nessan; mæs caz-é « hoah guet-t'ou güelet græce Doue e cresquein ér « bed. » El-cé é ta er fal Grechénnon d'attahignal er-re santel, d'ou disprisein ha d'obér goab a nehai. Un taul csër é cavant mar eèllant laquad un dén santel benac d'offancein Doué : goab-é goet-t'ai cleuet conz ag er Missionneu, ag er Retrædeu, ag en Devotion.... En diaul ne ra quet goab. *Dré ivi en diaul é ma deit er marhus ér béd-men*, é-me er Speret-Santel.... *Hac en hani e hum blige é huélet revin ha coll un aral, ne chomou quet hemb bout punisset*... Ur guir garante n'en dai jamæs ivius. *Ne faut quet enta gobér èl Caïn, péhani e oai croai-dur d'er goal-speret, hac e lahas é vrær. Perac en el lahas ean? Rec é obéreu ean e oai fal, ha rè é vrær a oai just*, mat hac agreet guet Doué.

« 5°. Deu dra e eell hoah secour er péhour de « hum dènn ag er pehet : 1°. En desordr ag é fal « action, 2°. Hac er meh ag er péhet. Rac qué- « mènt-ce e ra d'er pehour distroein doh-t'ou é « hunan, mar hum laq erhad de ham chongeal ha « de hum gonsiderein. Inemp de guemènt-cé é ta « *en ahurtemand é goal stad*, hemb prezein gober « pénigèn. » Ur ueh ma vai couchet ur pehour ér stad miserabl-zé, ne brez qoet mui cheleuet er Speret-Santel é crial ar-nehun : *Ne dardet quet a hum gonvertissein; ne laquet quet termén a zé de zé, rac colèr en Eutru-Doué e gouéhou ar-n'ah én un taul, hac én dé ag é vangeance ean hou collou.*

« Eu eil tra e eèll secour er pehour de hum « dènn ag er pehet, e zou eu dister ha bèrr avan-

« tage e eêll cavouet én-ou... Inemp de guement« cé é ma *en obstination*, dré béhani e ta er péhour « de zerbel doh er péhet. » El-cé é ta er péhour de vout enemis dehou e hunan, hac en hum obstin de vout malheurus er hed-men hac ér bed-aral. Rac ur uéh ma couéh ér stad-cé, caêr zou en avertissein, ne sentt meit doh é fantazi. Ean e resist doh er rebræcheu ag é gouciance : ean e seêll ur Hovezour charitabl, él un dén nehançus, hac e ra goab a nehou. Ah miserabl! dal-é e lar er Roue Profet : *Mar cleuet hoah hoéh en Lutru-Doué, ne galettet quet hou calon.*

Examinet bermen a-be-ban é ta deoh couêh liêssan er péhet : rac ol er pehedeu e zou pé pehedou a ignorance, pé pehedeu a fragilité, pé pehedeu a malice. Er pehedeu-ze zou pe inemp de Zoue, pé inemp d'en Nessan, pé inemp demb-ni hun hunan. Ou hommetteín e rér pe dre choage, pé dré gonz, pe dre zezir, pe dre action, pé dré omission.

---

ARTICL VII.

## *Ag er seih Péhet Capital.*

Er seih péhet Capital, pé él pe larebeoh, er seih pèn ag er pehedeu, e zou : 1°. En orgueil; 2°. En Avarice; 3°. Er Paillardiah, 4°. En Ivi; 5°. Er Gourmandiss; 6°. Er Golèr; 7°. Er Parêss. Ou hanhuein e rér Capital, rac peb-unan a nehai e zou ur vamen frontal a hilleih a behedeu aral, ha rac a nehai e ta en ol pehedeu e eller commettein.

## *Ag en Orgueil.*

En Orgueil e zou ur garanté desordr eu dès un

dén doh-t'ou é hunan, ha doh en avantrgeu e grèd en dout diés er-ré-ral, e ra debou hum istimein mui eit-t'ai, ha clasq hum sebuel ihuelloh eit-t'ai.

En orgueil zou er hettan, er brassan, hac en dangerussan ag en ol péhedeu. Er *hettan*-é, rac ean-é het pehet en diaulet, hac bani hur hettan tad Adam. Er *brassan*-é, rac en orgueil drès en ol péhedeu aral, e hum guemér e ben-eaër doh Doué, hac ol er pehedeu aral e zou ur suitt a hennéh. En *dangerussan*-é, rac, él ma lar S. Augustin, en orgueil e hum voutt er vertuyeu memb. En hur halon é tougamb er vamén e nehou; hennéh-é er vince debuchan a behani en hum gorrigér, hac ur uéh ma hourièn en ur galon bet-ha commandein én-hi, ea er seèller ordinæremand èl ur merche a zannation Eèllein e rer couéh er pébet-cé e pedair fæçon :

1°. A pe hum hlorifiamb én-n'emb hun hunan ag er péh hun nès, hemb obligation er het de Zoué, pé ma hum gomportamb èl pe n'bur behai receuet nitra guet-t'ou. El-cé e tamb de hum hlorifiein e hun nærh, a hur vaillantiss, a hur danné, a hun isprit, a hun abiltæt, él pe ne vehai quet guet Doué en hur behai int receuet? *Petra e hoès hui n'hou pehai receuet*, e-me S. Paul? *Mar e hoès intreceuet, perac en hum hlorifiet-hui a nehai, él pe n hou pehai quet int receuet?*

2°. A pe chongeamb en hun nès meritet mad un dra benac hun nès receuet mui eid er-ré-ral, hac é ma en Eutru-Doué deléour demb. En dén humbl e hanau n'en dès nitra a vat hemb græce Doué, ha n'eell a nehou é hunan meritein nitra. En effæd, n'endomb meit corrompl ha misér, *hemb bout capabl*, èl ma lar S. Paul, *d'obér ur chonge mad* eid en Nean, *ma ne za Doué d'hur secour* dré é bræce.

3°. A pe hum vantamh a avantageu n'hun nès quet, hac e fal demb ma vou credet en hun nès iat. En dén humbl e guh peèllan ma heèll en donæzoneu en dès receuet guet Doué, ha n'ou disco meid a pe gommand er garanté. Ur vertu caer-é, é mé S. Bernard, hum zisprisein veritablemant, hu hnud istimet guet er-ré-ral: mæs un defaut mehus-é ehué hum istimein, ha bout veritablemant dispriset guet er-ré-ral. *En n'emb e hum istim un dra benac, durand n'en dai nitra, e hum dromp*, e-mé S. Paul; rac en effæd n'en dai nitra.

4°. A pe hum gavamb mui eid er-ré-ral, ha ma tamh èl-cé d'ou disprisein ha d'obér goab a nehai. En dén humbl, sèl mui ma hum gonsidér, distèrroh-distèr en hum gav, ha muyoh mui é histim erré-ral, ha marguèl un defaut benacén é Nessan, ean e chonge quèntoh *a lemel en trest ag é lagad ean*, eid *a lemel er beudrèn a lagad* e Nessan. Allas, miserablet ma homb! Ni hun nès hun defauteu-ni ardran hur ham, ha defauteu er-ré-ral dirac omb.

Ma n'en dès quet enta er-ré-ral quemènd a zanné, a isprit, a nærh, a vaillantiss, mar dint stropiet pé mahaignet, ne ret quet goab a nehai; Doué en dès permettet ma veint èl-cé rac-cé n'ou dispriset quet. Mar ou dès groeit ur faute benac, n'en doh hui capabl d'obér hoah goah, ma n'en doh secouret dré hræce Doué? Remerquet penaus ér pedair circonstance e mès merchet, enorgueilezou quasi attàu péhet marvel, drès peb tra, mar dér, èl maarribue ordinæremant, het-ha disprisein en Nessan.

## *Ag er Péhedeu e za og en Orgueil.*

En orgueil eit boud ean er vamèn ag en ol péhedeu, en dès neoah dèc branq mignon, péré zou:

1° Er væn gloër: 2° Hum vantein hemb nécessité: 3°. En hypocrisi: 4°. Chongeal bout dihaval doh er-ré-ral hac abilloh: 5°. Boud ahurtet en é chonge: 6°. Bout diæz d'accord guet er-ré-ral: 7°. En disputt: 8°. En ambition: 9°. Er bresomption: 10° En diaboeissance. Seellet mar doh teichet d'ur ré-benac: én hou calon é ma er ourién.

1°. *Er væn gloër.* En orguail zou ur garanté desord en dès un den doh en avantageu en dès, pe e grèd en dout drès er-ré-ral, hac er væn gloër e zou un hoand bras ha desordr ma vou hanàuet en avantageu-zé, eit bout seellet, intimet ha mélet. 1°. En dezir-zé zou descordr a pe glasquer bout melet eit fal actionneu; par-exampl, rac ma iver hilleih hemb meauein, rac ma houier coroll é mæstr, pé sonnein, pe gouren, pé foettal, pé mellad, etc. E gurionné, red-e bout scan a speret eit hum vantein guet treu e veritt quêntoh bout blamet eit bout mélet. 2° Væn gloër-é hoah, a pe rér actionneu mat, non pas eit pligein de Zoué, mæs eit boud istimet hac inouret; él er-re zou curius de zésquein leine, eit ma vou laret é mant abil; er-ré e lar pedenneu caër, eit ma vou laret e houiant pedein Doue; er-ré e ra yuneu hac alézoneu, eit ma voutlaret é rant pénigèn. eit ma vou conzet mad a nehai... Me ouair n'en dai quet attau un droug ma huelou er-ré-ral en ævreu mad e ramb: mæs un intantion e zeli bout d'inourein Doué dirac en ol, ha de zoug en ol d'en inourein guenemb. *Hou ç'ævreu mat*, e lar demb hur Salvér, *e zeli splannein dirac en dud, eit m'ou gudleint ha ma rantein gloër d'hou Tad pêhani zou én Nean.*

*Ne veaih quet amoèdet,* é-mé S. Paul, *guet er gloër ha guet istim* en dud. Raç hilleih hou mélou

dirac-oh, hac hou tisprison ardran hou cain. Eit peellad a zohoh er chougeu a væn gloër, hac eit mouguein er vanité, goulènnet guet Doué er græce de hum bligein é vout goapeit, dispriset, anjuhet: hac a pe gouéhou ur meh benac ar-n'oh, dihoallet a hum nehancein, nac a vurmurein: trugairicait qnêntoh en Dutru-Doué, ma ra deoh en occasion-zé de zisear hou vanité, ha de bratiquein en humilite.

2°. *Hum vantein hemb nécessité.* El mei hum vantein é houter armerh, hum denn guèl eid er-ré-ral; pé hum vantein ag é guærent, ag e amiet, ag é ampertiss, ag er peh e rér ha ne rér quet. Un debauchet e hum vantou memb ag é fallanté, hac e larou hès mui eit n'en dou groeit, pé ag en infamite en das commettet, pe groeit d'er-ré-ral commettein. Ur faus devod e sauou ihuel é Govezioneu, é Gommunioneu, é yuneu, é alézoneu, è Bedènneu.

*Jamæs ne hum vélet,* e-me er Speret-Santel; *lausquet guet er-ré-ral er sourci d'hou mélein:* meit-ha requis vehai deoh, el ma boai bet de S. Paul guharal, eit otorisein er peh e hoès de laret, pé d'ober eit gloèr en Eutru-Doué. Rac doh hum vantein a hou c'æyreo mat, hui e goll er merit a nehai; ha mar dai a hou fal obéreu en hum vantet, n'en doh meid ur miserabl.

3°. *En hypocrisi.* Bout hypocrit, pé faus devod, e zou gobér sehland a vout mat pé guel eit ne vér, eit bout istimet guet en dud. Un hypocrit en dès sourci bras a reglein en dianvès, mæs n'en dès quet paud a soign ag en diabarh: eit bout seèllet él un dén a gouciance vad, ean e bay é zele bihan, mæs ean e lausq er-ré-vras: ean e ra er charité e publiq, hac e lair é couache: ean e hum glêm hemb cess ag en desordr hac a fallanté er béd, hac e gommett

é secréd er péhedeu brassan : ean e vourr beut peél ital treid ur Hovezour, mæs é léh disclæriein reih er fal blægueu ag é gouciance, eit hum humiliein ha bout pardonnet a nehai, ean e govessa fauteu er-ré-ral ; ean e guh é-ré-ean, hac e hum escus a nehai guet eun ag er meh, pe a goll istim é Govezour : soldet-é guet certæn pratiquen a zevotiou, a héré e conzou liès, durand ma vanq a accomplissein é obligationeu brassan : mar dai penr, ean e rei en dén santel eid atrapen alézon, hac eit bout deit mad én ur hartér ; mæs peél vou liès doh er santeleah. N'en dai quet laret é péh en hypocrit marvelemand én ol circonstanceu-zé, meit hac ean e hum chervigehai ag er Sacremanteu, eit golein er fallanté ag é vuhé criminel.

Ne laran quet é teli er fal Grechénion hum ziscoein d'en ol él me mant : quemént-cé e vehai laret tehai rein goal exampl d'er-ré-ral ; er péh n'en dai quet permettet : mæs me lar ne zélier quet gobér sebland a vout mad eit bout istimet guet en dud, na hoah bihannoh, eit trompein ha couchi er-ré-ral. *Malheur deoh, hypocrit*, e lar Jesus liès én é Aviél. Ean e gomparage er sort tud-cé doh ur hé gùennet hac auzet caër a zianvès, mæs carguet a gorrompl hac a lousteri a ziaharb. Haval int hoah doh bleidi goleit guet crohèn un oén ; hac ur momand goudé m'ou devai hoariet rol ur Sant én Ilis, en ou guelér e hoari rol un diaul ér hompagnoneaheu. Dihoallet doh-t'ai.

4°. *Chongeal bout dihaval doh er-ré-ral hac abtilloh.* Jamæs ur glorius ne fal dehou gobér èl er-ré-ral : ean e ouair tout er péh ne ouair quet er-ré-ral : fæçonnieu nehné eu dès attàu de gonz, de doniet, de sacrein, de hum usquein, de hum alége ha de

ziffædein : ean e ouair mui eid ur Perdegour, mui eid ur Hovezour hac eid é Beraoo. Ean e assai èl-cé lorbein er-ré-ral, hac ou laquad de goll er Religion.

5°. *Bout akurtet én é chonge.* Ur glorius, gùir pé gueu, ne helion meid é chonge ha na sèntou meit doh é fantazi. Caër hou pou laret tehou e ma pehet corol, fraudein, chervadein, trompein, (é spécial mar dai bet trompet), etc., mar dai teichet de guemènt-cé, jamæs nitra ne ouniehait. Mar dai ur chicannour, ne gonzou meid a procèzein doh hennont ha henneu; jamæs ne vai er gueu doh-t'ou : er-ré-ral ne ouzant quet petra e larant; mæs ean n'en dai quet capabl de hum drompein... Red-e ma vou credet... *Ne hum fiet quet ar hou ç'abiltæt*, é-mé er Scritur santel. Diæz-e ne vehai quet trompet en hani ne cheleu meid é fantazi.

6°. *Bout diæz d'accord guet er-ér-ral.* En orgueil e ra d'é zèn boud attàu contrel d'er-ré-ral : mar fal deoh un dra, ean e vènnou un aral. Mar soul guet-t'ou, ean e hum sàuou inemp d'er urionné ha d'er mat, just él inemp d'er guen ha d'en droug. É blijadur-é resistein doh é dud, doh é vèstr, doh er mad e glasquer gober én un tiegueah, én ur partage, en ur Barrèss; hac ean e gav ur missi hac ur gloër bras tènnein sourci ha poén d'er-ré-ral.

Dnuget un antètemant requinus èl-cé; *rac a-vazé*, e-mé S. Gregoer, *é ta er honzeu lùem, é sàu en disput, é halum er golèr en hum piq er galon, hac é collèr er peah.* Mar doh ingaget en un devotion benac, ne yet quet dré ur faus gloëi hac ur sod antètemant, ha dispriscin devotioneu er-ré-ral, èl pe ne vehai mat meit hou ç'hani. Ol é mant mat mar conduiant de Zoué; ha peb stad e zou santel, mar quemérér er boèn de hum santefiein én-hou.

7°. *En disputt.* Ag en orgueil é ta liès-mad en dissancion. Ne ver a betra é conzer, ur glorius e vénn en doug ar en ol : can e zalh doh en ol : red-é ma criou ihuelloh eit banni, ha dré forh crial, een e grèd en dout ræzon. Quemént-cé e dènn liès de zisprisance, de yeinnion, de gaz, de valice, de zisputt, de douyereah, de foëttereah, etc.

8°. *En ambition.* Un ambitios e zezir attán er peh e eèll gober inour dehou. Dehou é ma deliet el leb inouraplan, er gonz dehuehan, en deguemér caërran : meit ma vou inouret ha ma vou er-ré-ral izelloh eit-t'ou, chetui quemend él a faut. Er merhet e zou teichettoh eit banni, de vout ambitius. Ur voes e zougou he frièd d'obér digueoreu caër, de hum vouttein é cargueu ihuel, de brenein dillad, lehieu caër ar zele cubet, eit ma vou credeteo ou dès danné, eit dimèein güel ou bugalé ; ha nezé ind e ra goab ag er-ré e jauge doh-t'ai, hac e glasq er-ré e ra goab a nehai. Ur vèrh e fal debi bout brahue, e laquei poén de hum alege, de hum usquein eit bragal, eit ne vou scèllet meit doh t'hi én assambleyeu ha memb én llisieu ; caz hac ivi hi devou, mar güel un aral e tiffædein güel eit-hi. Liès mad a pe vou en llis, é vou bé deulagad é considérein mar bai ur-ré benac gusquet brabuoh eit hi ; ha liès é clasq bout hoanteit, mèlet hac inouret, hi e goll hé inean hac hé inour.

Boud inouret dirac en dud e fall deoh ? Cheleuet er péh e lar Jesus-Chrouist : *Doué e hanàu en donn a hou calon : er péh-zou ihuel dirac en dud, e zou abominabl dirac Doué.... En hani e hum sàu, e vou humiliet* ha discarret.

9°. *Er bresomption* e ra bazardein mui eit ne vér capabl d'ober, ha houd ingorto a vout salvet

hemb laquad poén d'obér ævreu mat. Guæd a dud e hum grev èl-cé dré ou molliaheu ha reforcereah, é houren, e sehuel behieu, é sailleinj, é vellad, é hivet par ivi pehani e ivon muyan. Guæd e gouéh hoab éu ihuern dré eo hardehtæt guet pehani eu bum laquant bamdé én danger a behein, èl mei é bantein tiér daogerus eid er burtæt, compagnoneaheu dissolitt, é spécial a dud youanq hardeh en eil-doh-eguile, e mooèt d'en deværranceu ag er bed.... Er mod, er gustum-è, e larau urre-benac...., Mæs er Speret Santel e lar deoh, *En hani e gar en dangér, é hum gollou én ou....* *Ne hum eauet quet*, e-mé S. Paul, ne hum blorifiet quet e resistehait; *mæs douget*, ha peèlleit èl é raug ur serpand.

10°. En *diaboeissance.* Eo orgueil e ra cavouét perpet un dra-beoac de larèt pe inemp d'en ham e gommand, pé inemp d'er peh e gommand, pé inemb d'é fæçon de gommandein. Honneh-è er ourièn ag en diraogemand én tiegueaheu, er Parræzieu, partout hac é peb-stad. Rac er miserabl brasoni-zé e laq billeib de ziaboeissein d'ou zud, da zispriseio er-ré zou drès-t'ai, ha de dorrein Gourhæmeneu Doué ha ré en Ilis. Mar arrihue miserieu ér béd, credamb erhad é ma ni zou eaus; rac ne brezamb quet sèntein doh er-ré en dès Doue laqoeit de gommandein ar-n'amb *Ma ne sentèt quet*, e-mé er Scritur Sacret, *doh boèh ha Gourhæmeneu Doué hou Mæstr., peb-sort malédiction e gouéhou, ar-n'ah: méliguet-vehait én hou ti, méliguet-vehait én hou parq: malédiction Doué e gouéhou ar hou craniél, ar er madeu e haès daetumet, ar hou pugalé, ar hou lannèt, hac al er péh e zou deoh: ean e zegassou ar-n'ah quérteri ha famin, hac e daulou d valédiction or er péh e rehait.*

*Peb unan* enta, é-mé S. Paul, *e zeli aboeissein d'er-ré en dés berh ar-n'amb, rac n'en dés otorité er bet ne za a Zoué,.. En n'emb e resist doh t'ai, e resist doh Doué, e dènn èl-cé ou hondannation ar nehai ou hunan.* Credet enta é-ma æssoh aboeissein eit commandein.

Chetui en orgueil ha lod ag er pëhedeu e za a nehou. Dougeamb ne guemerchai gourièu én hur halon ha ne ouniehai ar hur speret; rac *Doué e resist doh er-ré orgueillus, hac e ra græca d'er-ré humbl :* rac ni e gouchehai idan bili Lucifer *roué er-ré glorius*, ha ni e zouguehai partout, revé S. Gregoë, er merche a hur dannation. Er remæd doh en orgueil e zou en humilité; vertu hemb pehani ne yehèmb jamæs d'en Néan, é-mé Jesus-Chrouist. (Mar fal deoh goud é petra é consist er gùir humilité, leinet er Chapistreu IV, V ha VI, Parti III ag er Vuhé devod).

## *Ag en avarice:*

En Avarice e zoe ur garanté desordr doh er madeu tamporel. Me lar ur *garanté desordr* doh er madeu, ha non pas er jnuissance à vadeu bras : rac eëllein e rér bout pihuiq, hemb boud avaricius, just èl ma heëllér bout peur, ha houd avaricius. Me lar hoah ur *garanté desordr*, rac o'en dai quet avarice-é carein er madeu é quemènt m'en dint necessær, pé aveit gobér un implé mad a eehai.

En avarice, é-mé S. Paul, *e zou er vamén ag en ol drougueu;* hac hanàuein e rér un avar doh unan ag er pemb-merche-men : 1°. A pe hum abandonøér d'er brassan joé, durand ma possédér danné ha d'er brassan chiff hac anquin a p'ou bollér. 2°. A p'ou gouniér ée ur dorrein Gourhæmeneu

Doué, pé m'ou goarnér inemb d'é Lezèn ha d'é volanté. 3°. A p'ou hlasquér guet rai a brèss, ha m'ou gnarnér guet rai a saurci, hemb choogeal calz nameid én-ai. 4°. A pe n'on dezirér meid eit hum goutantein, eit hum abandonnein d'er plijadurieu, d'er chervadeu, d'er gloer, etc. 5°. A pe ne rer quet d'er peur er peh e chom opèn en necessaer re-vé stad peb-onan.

Pehein e rér marvelemant dré avarice, a pe garér mui en danné ag er hed-men, eid en Eutru-Doue; èl pe vér en disposition de dorrein é Lezèn quênoh eit manquein ur gounid benac, pé eit conservein madeu deja gonniet. Pe vehai seellet mat, n'en dès quet calz a dud ér béd n'en dint avar. N'en dès exant ag er vince-zé nameid er-ré e zalh ou halon absolumant distag doh er madeu temporel. El-cé en dud peurran e eell boud avaricius, mar carant en danné, ha mar seëllant ou feurantéél ur malheur. Er-ré zou bihannan avaricius, en dès eun a vout; hac er-ré zou, ne tal quet dehai credein nac ávouéein é maot. En avarice e za ag en orgueil, ag en dezir de gondni train er bed, ha de goutantein er horv.

## *Ag er péhedeu e za ag en Avarice.*

Ur malheur bras-é m'en dai quer cummun en avarice ér Grechéneah, ha ma hès quer bihan a dud e hum gav cablus ag er vince-zé. Hanàuet ahoël er chouche doh er branqueu. S. Gregoér e gontt seih péhet, péré e za liessan ag en avarice. 1°. En treizoni. 2°. En trompereah. 3°. Er guenyér. 4°. Er faus touiadelleu. 5°. En nebance. 6°. Er carnagereah. 7°. Er gomportemant calet ha didruhé é quevir er beurerion.

1°. *En treizoni.* Un avar e dreissehai é dad, é vam, é verdér, eid en dont danne. Eid argant ean e uerhehai é inean. En avarice en doai groeit do Judas gùerbein Jesus-Chrouist. *Nitra abominaploh eid un avar*, é-mé er Speret-Santel.

2°. *En trompereah.* Un avar e uerh ur varhadoureah e leh un aral : ean e gaige er fal é mesq er mat, og e douiou og e nærb eit golein sien é varhadoureah. Ean en dés *deu sort musul, unan bihan* eit daccor, *hac unan bras* eit quemer i fans balanceu ha pouizeu aveit trompein; deusto m'en dai *a ominabl dirac Doué en hani e ra en dra-zé* Er péh zou fallan en é di, e rei de Zoué, avel Cain.

3°. *Er gueuyér.* N'en dés gueu n'en dai capabl un avar de laret eid atrap, eit guerhein quirroh ha prenein guèl marhad. Haval vehai n'eèller mui gobér marhad er bet hem gueuyér, hem touiet. Ne ouiér mui é pihue fiein: rac er-re ne zougeant quet a offancein Done, ne zougeant quet chue a dirompein.

4°. *Er faus touïadelleu* Touiet é gueu ne goust nitra d'un avar, mar cav e brofitt. Ne gleuér quin er foërieu, er marhadeu .. Petra sou caus meid en avarice? *Malédiction Doué*, e mé er Profæt Zachari, *e gouéhou ar di ur lair*, un tromper, *ar di un touyour-Hanhue-Doué é gueu; ne lamou quet a ziar-nehou, hao hi er revinou beèd er hoæd har er vein.*

5°. *En nehance.* Jamæs un avar ne gav en dès assés a zanné. Sorbet-é dalh-mat guet en hoand d'en devout: hac en eun a goll er pé en dès, e dourmantt hemb cèss é speret. Ean é lausq e dud hemb pédèn, hem ansaignemant, guet eun ne gollebènt ou amzér. Bihuein e rant é creis en damné, èl tud goué, hemb lezèn, hemb instruction, etc.

Daibret vènt guet en anstu, hac un drubéguean vai gùelet ou dillad a billen é vrngnein doh-t'ai...

6°. *Er carnagereah.* Un avaricius e garnage, e palforce de zaccor dehou mui eit n'en dès reit, d'obér dehou deu blijadur eid unan, etc. E servitérioe, é ounidion, é varhadisina e zou fal bayet : ur brigoage benac en dou attàu. Eid er horvæyen, eid en drougueu e zeli, ean e daul tout er beh ar er-ré-ral. *Er paiemand e hoèș refuset d'er-ré en dès hou cherviget, e gri vangeance inemp teoh,* é-mé S. Jâq; *hac ou hri e zou oueit bet ha Doué. Malheur*, e-mé Jeremi, *d'en hani e eau é di diar gouet er-ré-ral, e ra gueu doh é Nessan, hac e refus rein é recompance dehou.*

7° *Er gomportemant calet ha didruhé é quevir er beurerion.* Ne vou quet guet un avar é cavou er peur soulagemant. Mui a sourci en dès ag é lonnet, eid a dorrein nan é Nessan. Er peur Lazar e hum bresantai bamde é toul dor er faus pihuiq; mæs rac m'en doai refuset a er soulagein, é vou refuset ehué dehou un dapèn deur e oulèn a oudé tri-bueh-cant vlæ-ç'on, eit dispèlhein é dead. *En hani*, é-mé er Speret-Santel, *e stanq é ziscoharn guet eun a gleuet er peur é crial* ha doh hum glêm, *en dou é dro ehué de grial; mæs ne vou quet cheleuet* na secouret. Dihoallet a vout calet ha hemb truhe doh er peur : rac ér Jugemant general, haval vehai n'en devou en Eutru-Doué meid er pehet cé de rebræchein d'erre dannet

*Seèllet ha dihoallet doh en avarice*, é-mé hur Salver : rac n'eo dai quet é creis en abondance é loge calz er santeleah : hum goutantet enta *a hou pihuance ha gusquemant*, é-mé S. Paul; *rac er-ré e fal dehai donnet de vout pihuiq, e gouéh é tantation,*

*hac é laceu en diaul, hac én dannation.* Er remædeu doh en avarice, hac er moyandeu de zistag er galon doh er maden ag er béd-men, e zou er Beden, en alézon, er beuranté a speret hac a galon, hac er gonsideration ag er marhue, péhani e lamou guenemb én drespet temb, en danné hur hou caret ar en doar. (Leinet er Chapistreu XIV, XV ha XVI, Parti III ag er vuhé devod.)

## *Ag er Baillardiah.*

Er Baillardiah e zou ur garaoté doh er plijadurieu dishonest. En apostol S. Paul ne fal quet dehou ma vou conzet ag er péhet infam-zé é-mésq er Grechenion : rac-cé ne larein quet peed sort péhet a baillardiah-ç'ou, nac er circonstanceu a nebai. Ne lareih memb meit lod ag er péh e eèll couchi en inean. Er péhedeu a lubricité e zou perpet marvel, mar dai parfæd er gousantemaot : rac quêstion vai perpet ag un dra a vras consequance, ha n'en dès meid er manqa gousantemaot parfæt e eèll diminuein er péhet. Rac-cé é lar S. Paul : *Ne hum drompet quet; nac er-ré paillard*, nac er-ré *e hum gouchi int memb, nac er ré e gouchi er sort guet-t'ai.... ne yeint jamæs de Ranteleah Jesus-Chrouist.*

1°. Hum gouchi e rer dré choogeu lous é tair fæçon : 1°. A pe gousantet de chongeu dishonest guet er volanté, pe en dezir d'ohér er péh evai én hou chonge. 2°. A pe hum arrestet guet plijadur d'ur chonge lous, hac é vehai gùir ne gareheoh quet goher er peh e chonget. 3°. A pe hum arrestet e volanté vat de chongeal é treu lous, hac é vehai gùir ne guemérei quet plijadur én-ei. Ell baut cablus a lubricité, n'en dai quet eota reqnis gobér en action; er chongeu cousantet, er plijadurieu a

chonge, en dezirieu a galon a zou ehué péhet : rac, é-mé hur Salvér, *ag er galon é ta er fal chongeu, er multr, er baillardiah, el laironci; hac er sort treu zé e gouchi en inean ; hac en ham en dès seëllet ur voès guet fal dezir, en dès deja groeit er péhet én é galon.* Dré er ræzon contrel, en dirangemanten e santet, er chongeu e za én hou speret, n'en dint quet péhet, ma ne hués reit dré hou faute occasion debai, mar groant poén deoh quentéh èl m'ou saotet, mar ou feëllet dohoh prontan ma heèllet. Er péb e souffrehajt én drespet teob, ne vou quet péhet aveid-ob.

2°. Hum gouchi e ret é laret conzeu lous ha dishooest, dre gonzeu a zihue antand, conzeu alleuret, mæs ampouisonnet, coazeu doubl... Rac er sort bourdeu-zé ne zant liëssan meid ag ur galon corromplet. *Ag er péh mei carguet er galon, é conz er béġ*, é-mé hur Salvér Brassoh-é hoah ar pehet mar e hoès int laret éspres eid alum é calon er-ré-ral en tan infam a lubricité, pé guet en intantion da ounit ha de solitein unan-bonac d'er péhet. N'ancoehet quet a expliquein quemènt-cé é Covezion. Mar e hoès commettet pé chonget, pé deziret commettein er péhet lous-cé guet unan-benac, réd-é expliqueic erhad hou stad-hui, ha stad en aral; hac ean e oai youanq, ha hui ehué ; ha hui hou pehai ean contraignet en ur mod benac ; hac ean e oai dimeet, ha hui ehué; hac ean e oai car deoh pé aliet ; hac eao e oai ingaget én ur stad santel benac, pé hui marcé, etc.

3°. Hum gouchi e rér hoah dré er squêndeu naturel. *Dré en eulagad ;* a pe hum arrestér hemb necessité de seëllet pe tud, pé treu dangerus, pé de leine un dra benac contrel d'er burtæt... *Dré en*

*discoharn :* a pe cheleuér guet plijadur conzeu lous, bourdeu infam, sonnenneu sot, pe treu aral inemp d'en honestiss. *Dréer oust :* é taibrein pé e hivet etc. treu e eèllet hac e zehat goud hon tougon d'el lubricité... *Dréen deourn :* èl met en hogrieu dourn, er bouffonnereah, en tastourneieah pé e ret hui hou ç'hanao, pé e ret, pé e souffret guet ré-ral... Dré er gesteu dijauge, dre er gusquemanteu diffourniss, etc. *Dré er fri :* e santein er peh n'en dai quet permettet. Tud youanq, ne hum zallet quet ; douget ha creinet ; rac *en isprit e zou pront, hac er horv e zou goann* ha lache... Priedeu, ne hum drompet quet ; n'en dai quet tout permettet d'er-ré dimeet, él ma chonge ul lod vat, peré e hum zann en eil-éguile dré ur gompoitemand infamoh est hani el lonnet brutal.

En orgueil, revé er Profæt Ezéchiel, er chervad, el largaoté, en arouaredigueah, bout calet ha hemb truhé doh er peur, e zou quel liès a vamén a lubricité ; hac en experiance pamdièq e zisco penaus en hautiss a dud youanq pautret ha merhet, er horolleu, en assambleyeu bobançus, etc., e zoug bras d'er baillardiah. Er pehet infam-zé e stleige ar é lerb en dalledigueah a speret, en obstination a galon, en dirangemant en tiegueaheu, en ancoéh a Zoue hac ag er salvedigueah, en eun horribl a verhuel, en amoedigueah, er revio ag er yéhæt, en dibarfætion hac er valigueance ér resolutioneu, en ahurtemand é goal stad, ha liès mad en desespoér er momand ag er marhue. Doué en dès a oal viscoah discarguet é vrassan colèr ar er pehet-ce, hac er béd aral *ur ovél a dan hac a chouffr berhuet e zou partage er-repaillard,* é-méS. Yehan, én Apocalyps.

## *Remædeu doh er Pehet lous.*

En diaul a baillardiah n'espergn hanni, ha de zougein e zou ag er pebet-cé quasi ag er hettan momand ag er vuhé beed en dehuehan. Eit hum breservein a nehou, péeit sorti mar e hoès bet er malheur de goueh én-ou. 1°. Peélleit doh en occasioneu, hac é general doh tout er peh e cèll tènnein d'er pébet-cé; èl mei er hompagnoneahéu dangerus, er bouffonnereah, er horollen, en hantiss hardeh é spécial itré pautret ha merhet, en amitié tinér... (Leinet er Chapistr XVIII, parti III ag er Vuhé devod.) 2°. Pedet liès ha chonget én hou pedair fin dehuehan : ne leinet meit livreu capabl de douchein hou calon ha de rein sclérdér d'ou speret. 3°. Diboallet doh en arouaredigueah ha feneantiss : ur feneant e vai liès impudiq. Castiet hou corv dré el labour; er yuneu, er penigènneu... 4°. Occupet dalh-mat hou speret hac hou calon guet Doué; drès peb tra a pe za deoh ur goal chonge pé un tantation benac, hum recommandet d'er Uériès santel ha d'hou ç'Æl-Gardién. 5°. N'arrestet quet hou teulagad ar nitra capabl de zegass teoh ur fal chonge; ha laqueit quêntoh hou tourn én tan, eid el laqad d'obér ur fal action. 6°. Ne lausquet quet hou calon de vout gouñiet guet er væn curiosité, nac hou speret de voud amoèdet guet en amourustæt : ne laquet jamæs hou chonge guet hanni é sigur taillein el lis. 7°. Hum zeñet a hanab hou çhunan; beaih é goard doh en diaul ha doh er bed; pratiquet en humilité, ha chonget hemp græce Doué n'en doh capabl de nitra eit hou salvedigueah. Ul lod vad e gouéh é peb sort infamité méhus, é punition ag ou orgueil ha vanité. 8°. Quêret liès de go-

vessad, ha hum zizoleit d'hou Covezour guet un humilité ha hardéhtæt santel : hilleih e chom e hamen Lucifer guet ur stæd eahus a sacrilegeu, hac e hum zann ; rac er meh e vir doh-t'ai a govessad ou fehedeu. (Leinet er Housideratioñeu santel, *Meditation ar el Lubricité*, hac er Chapistreu XII ha XIII, Parti III ag er Vuhé devod, pé er Hombat spirituel, Chapistr XVIII.)

## *Ag en Ivi.*

En Ivi e zou nn anquin, ur chagrin huu nès é huélet bonheur er-ré-ral, e seëilamb èl un droug aveid omb.

En ivi e za ordinæremand ag en orgueil : rac ne vai fache guenemb guélet er-ré-ral avantagettoh pé quen avantaget èl omb, nameit rac ma hum istimamb mui eit-t'ai. Remerquet neoah, n'en dai quet ivi-é hum affligein rac ma huélamb unan-benac en ur garg, a behani e hès leh de zougein eu hum chervigeou eit gobér poen demb ha d'er-ré-ral, hemb ræzon er bet : dougeance-é quemènt-cé. N'en dai quet ivi-ébout afflliget e hueleter-ré-ral mat, rac ma carehèmb bout quer mad èl-d'ai : un hoand, un dezir de vout guel-e quemènt-cé. N'en dai quet ivi-e boud affliget é huélet danné, nærh, yéhæd d'er-re-ral, rac ma hum chervigeant a nehai aid offancein Doué : drespet doh en droug-é quemènt-cé. Nen dai quet ivi-é hum rejouisseiu ag un droug, ag ur hlinhued arrihuet guet un ivraign, guet ur paillard .. rac ma hès lèh d'espereiu é chan geon guet é glinhuet; pé hum rejouissein m'en dai punisset ur fal zén, rac ma rai poeu d'er-ré-ral : dazireiu ur gùr vad d'en Nessan-é quemènt-cé. Douget neoah n'hou touguehai er fal inclination a hou

calon de gâssad er pébour, ha non pas é béhet. Caret perpet er pébour; mæs câsset e fal daicheu.

Mæs mar hun nès anquin é buélet bonheur hun Nessan, rac ma tougeamb n'en douguehai ar-n'amb, rac ma fal demb bur boud en inour hac er rang drés-t'ou; henneh zou ivi. Mar hum chagrinamb rac ma carehèmb ma collehai en avantageu en dès drès omb, pé ma vehai lamet guet-t'ou er mad en dès, eit er rein demb; henneh zou ivi. Mæs marcé bui en hanâuou gùel doh er branquen. Ag en ivi é ta : 1°. Er baz. 2°. Er raportereah. 3° Er goal-gonzereab. 4°. Er joé é buélet droug en Nessan, pé er boen é buélet é vad.

1°. *Er haz.* En ivins ne grèd quet é beèll bout heurus durand ma buelon ur vad benac é harrihue guet é Nessan. Rac-cé ean e recbign, hac e zezir droug tehou, bemb gobér cas ag er péh e ordren demb Jesus-Chrouist, de hum *garein en eil-éguilé; rac en hani en dès enz doh é Nessan, e zou multrér.*

1°. *Er raportereah.* En ivius e daul e velim ar guemènt hanni e nel pé istimettoh eit-t'ou, pé ihuel-loh eit-t'ou, pé avantagettoh eit-t'ou. Fan e assai ou duein gùeh dré finèss, gùeh a voéh ihuel : er raportereah gùir pé gueu ne goust nitra dehou, meit ma cavou en tu d'ou decriein ha d'ou brouilleiu guet ou amiet. En ivius e zebeh u ahoël ebongeal en hum zisinour ean memb é sigur desinourein er ré-ral; rac, é-mé er Speret Santel, *Un dén a zeu dead e gouéh er fallan disinour; hac er raportour e dènn ar nekou er haz, er malice hac en décriance.... Er goal gonzerion é secret, en teadeu a zeu luèm e vou méliguet, rac ma laquant dissancion é mésq er-ré e vihuas é peah hac amitié.*

3°. *Er goal-gonzereah.* Mar fal deoh gobér pli.

jadur d'un ivius, goal-gonzet dirac-t'ou ag er-ré e ra droug d'é zeulagad; ean e larou hoah goah eidoh, mar eèll. N'en dès nitra e ra mui a boen dehou, eit cleuet mélein er-ré m'en dès ivi doh-t'ai. Raccé, er goal-gonzereah e zou mechér carettan un ivius.

4°. *Er joé é huélet droug en Nessan.* Un ivius e hum rejouiss mar guél droug é coueh guet en Nessan; hac e hum fache ag er mad e arrihue guet-t'ou. Caz-e guet-t'ou m'er mèler, ha joé m'en décrier... *Dré ivi en diaul é* ma deit *er markue ér béd.*

En ivi e zou ur pehet bras ha marvel ag é natur, a p'en dai gùir é laq S. Paul en ivius er memb rang guet er-ré ne veint quet receuet én Neau: ha S. Basil e hanhue er vince-zé « Un ansaignemand ag » er hoh serpand, un ard ag en diaul, un arrès ag » er bunition éternel, un ampechemant d'en de» votion, un hènd d'en ihuern.... » Er pébet-cé e rantt é zén haval doh er goal-speret, pehani ne glasq bur holl nameit dré ivi dohemb; rac fache-é guet-t'ou ma vehemb heurussoh eit-t'ou. En ivi n'en dai neoah meit veniel, a pe ne vai mead é fæd a dra dister; a pe ne zistruge quet er garanté ér galon; a pe ne rér quet dehou ur gousantemant parfæt.

Er remædeu doh en ivi e zou en humilité, er mortification, en distag a-galon doh er madeu ag er-bed-men. Rac mar pratiqueamb en tair vertuzé, ne garehèmb nac en inourieu, nac er plijadurieu, nac en danné; hac èl-cé ne zouguehèmb quet ivi d'er-ré en dès, pé e zou er stad d'en dout er faus avantageu-zé.

Allas! cummunæd-é er péhet-cé é mésq en dud! Quenteh èl ma huelér en en dès unan-benac vail-

lantiss, commodité, istim, isprit, abiltæt, devotion,etc.,en ivi e luèm mou en teadeu inemp tehou. El labourision, en artisandet, er vecherenoo, er varhadision, en dès en eil doh éguilé er maliciussan ivi. En ivi e daul memb é velim ar santeleah er-ré e chervige Doué hac e vihue éo e hræce. Clasq e rér en tu d'ou dibauchein; gober e rer goab a nehai; essai e rér ou gounid dré fal gonzeu : un taul caer é cavér mar eeller ou laquad de bebein. N'en doh hui ag en nombr-zé? Er pehet-cé zou inemp d'er Speret-Santel, ha diæz de vout pardonnet. *Er-ré ивius*, é-mé S Chrisostom, *a zou haval doh en diaulet, pé goah eit-t'ai; rac er-ré-zé ne glasquant quet gober poén na droug en eil d'éguilé.*

## *Ag er Gourmandiss.*

Er Gourmandiss e zou ur garaoté rai vras doh er plijadurieu en daibrein hac én ivet. Cavein mad er boued e zaibrer; cavein goust d'er peh e ivér, n'en dai quet gourmondiss. Mæs dihuénnet-é daibrein pe ivet rai; dihuennet-e daibrein pe ivet mui eit n'en dai requis eid antretenein ha conservein er yehæd, ha hemb quin dober mett ma caver goust é taibrein pé e hivet.

Pehein e rér dre gourmandiss é huéh fæçon : 1°. A pe zaibrér pe ma hivér rai, de laret-é, mui eit ne oulèn er ræzon. Mab-dén ne zeli daibrein nac ivet meid er peh zou requis eit maguein er horv, en derhel ér stad de chervige Doué ha d'obér é labour. *Malheur*, é-mé Jesus-Chrouist, *d'er-ré n'ou dès quin chonge meid a garguein ou horv, rac ind ou dou nan goudé.* 2°. A pe ver tavantèq ha goubehet é taibrein pé é hivet, ha ne vai quæ meit d'er peh e chom arlerh; èl ma ra certæn tud péré e zaibr guet

ou deulagad er péh e bresantér dirac-t'si, hac e garebai ou dout tri pé puar cov de garguein, a pe gavant un dra benac d'ou goust. *En dén just*, é-me er Speret-Santel, *e zaibr eit sustantein é vuhé ; mæs cov er-ré fal ne vai jamæs goalhet.* 3°. A pe rér dispigneu dijsuge eit en dout friantsge, bouét mat, treu delicat eit cuutantein er oust; èl ma ra er-ré e zistro treu ag en tiegueah eit cass d'en tavarneu, pe e lair ou zud eit gober friantage. 4°. A pe glasquér er boued gùellso, pé ivage delicat, eit cavouét mui a blijadur; èl ma ra er-re e glasq a beèss er predeu mat, hac e rid d'er festeu e péré é vou muyan chervad d'obér. 5°. A pe orter er préd guet un hirreah ha dibatiantæt quer bras, ma taibrér hemb necessité quênd en amzér reglet, drès peb tra en déien-yun, èl ma ra er-ré ne hanàuant quet cource doh cource, ha n'oe dès, haval vebai, quie mecher meit daibrein, ha ridêq a davarn de davarn. 6°. A pe zaibrér pé ma hivér hemb necessite treu dihuénnet, pe e ouyér e rei gueu doh er yehæd; èl mei daibrein hemb necessite quiq d'un de-vigil, pe torrein ur yun commandet.

Er gourmandiss e zou ur sort pébet a idolatri, a pe lar S. Paul ag en dud gourmand n'ou dés quin Doué meid ou hov; en hum gollant int memb, hac é laquant ou gloer er péh e ra ou meh ha disinour. Er gourmandiss n'en dai quet neoah attàu pébet marvel, meit ne vou quet considerabl en dirangemant, ha ne garebér quet er chervad bet-ha mougueia carante Doué ér galon.

Er gourmandiss e us er hov, e oanna er yéhæd, e honnéra en isprit hac e laq burhud d'smoèdein : ean e zioust ag en treu spirituel, e yein en devotion, hac e ra liès lausqueic en deværiea a Grechénesh

guet er chonge ag er boued. En dangerussan branq en dès er gourmandiss e zou en ivraignereah.

### *Ag en Ivraignereah.*

En ivraignereah e zou ivet het-ha troublein en isprit. Ett péhein dre ivraignereah n'en dai quet requis, èl ma crèd ul lod vad, coll er ræzon, pé turel a ziar er galon. Rac eèllein e rér péhein bras hemb coll er ræzon, hac eellein e rér turel a ziar er galon hemb pehein. Ett péhein assès-é ivet mui eit n'en dai necessær; ha *malheur*, é-me er Profæt Isaï, *d'er-ré zou crethue a ben eid ivet, ha vaillant eid ivraignein*. Jugein e rer-é vai istroh eid en necessær e ivér, a pe eèllér laret ne vehai quet ivet pe vehai deur vehai. hac èl m'hun nès deja remerquet, jugein e rer é vai péhet mavel en action, a pe brononce er Scritur santel malheur inemp d'er-ré hé groa. Peb sort dereglemand en ivage n'en dai quet neoah marvel, mæs en imur, er seèll, er gonz changet guet en ivage, e zou ur merche ag un dirangemant marvel. Ne yet quet ha laret, jamæs en ivage ne ra poén deign; me ive, ha jamæs ne gollan me santimant: rac inemp d'er sort tud-cé é prononce er Speret-Santel malheur, a pe lar dré guènneu er Profæt Isaï: *Malheur deoh, péré e sàu a vitin eid ivraignein, hac e zalh taul beèd en noz, beèd guene vai tuémmet leoh guet en ivage.*

Douget en ivraignereah, pehet infam é pebunan, mæs hoah infamoh ha dangerussoh ér merhet; rac en drougueu e stleige guet-t'ou, e zon hemb nombr. 1°. Un ivraign e hum laq éo dangér de gommettein er péhedeu brassan. En ivage e ma en touyereah, er holérieu, er foëttereah, er scandal, er gloër, er hègadeu lous, er bouffonnereahen in-

fam, en dezirieu criminel, er baillardiah abominabl, etc. *Ne veduet quet*, é-me S. Paul; *ér gûin é ma er baillardiah.*

2°. Un ivraign e zispign é zanné, e revin é diegueah, e ra poén d'é dud, e lausq é vugale hemb ansaiguemant, de zuein guet nan ha misèr. *Ur mecherour ivraign ne vou jamæs pihuiq*, é-mé er Speret-Santel. Ean e goll é mour; denne fi en-ou: é zelé e chom hemb bout payet; hac anfin ne goust nitra dehou laireah ha friponein eit en dout d'ivet.

3°. Un ivraign e goll é speret a nebedigueu, e bonnerra é bèn, e us é yehæd, e chairr clnhuedeu bras, hac e hast é varhue dre é gorvadeu. *Ne hum garguet quet a ivage*, é-mé hur Salvér, *guet eun a vout somprenet guet er marhue. Guet pihue é harrihuou malheur*, é-mé er Scritur? *Guet pihue é harrihuou en tabut? Pihue e gouéhou ér fozieu? Pihue e vou blesset! Guet pihue e harrihuou ma tihoëllei ou deulagad, nameit guet er-ré e gar en ivage?.... En ivraignet ne yeint jamæs de Ranteleah en Eutru-Doué*, é-mé S. Paul.

Opèn er pehet e zou é hivet het-ha troublein er speret pé er ræzon, en ivage e zoug hoah de billeih a fauteu: 1°. A pe rér gueu doh er yehæd; 2°. A pe vanquér d'un devær benac; él a gleuet en Overèn un dé a obligation, a ober ur yun commandet, a laret er Pedenneu ordrénet, etc. 3°. A pe zispignér er péh e zou necessær eid en tiegueah; 4°. A pe hum laquer ér mæz a stad de bayein en dele; 5°. A pe vanquér a secour er peur én é vrassan necessité; 6°. A pe rér goal-exampl d'er-ré-ral; 7°. A pe santér é vou caus en ivage de douiet, de golèrein, de gonz sot, pé d'obér un infam sotiss benac, etc. Unan itré deu ûn e vai liès hardéhoh d'en droug.

Pébet-é hoah soliteia er-ré-ral, pé rein dehai de veàueta. Ur faute bras-é enta, 1°. Meàuein unanbenac esprès. 2°. Manquein a viret doh er-ré-ral a veàueiu, a pe vér obliget de guemént-cé, pé ma beellér æzemand er miret. Malheur enta d'en davarnerion, peré e ra d'er-ré en dès deja assès, pé e ouair é veàueint guet er peb e rant tebai; pé e ra d'ivet durand en Office de dud ag er hanton, pé deit a ziabeèl esprès eit corvadem. Malheur dehai mar goarnant deu pé tri dé ivraignet én ou zi; mar rant fvage eit dillad, pé treu aral lairet; mar rant retirance de fal dud ha de fal actioneu én ou zi; mar sontirant en dud yonanq, pé mar rant tebai d'ivet inemp de volanté just ha ræzonabl ou zud, etc.; mar dai ou zi ur scoll a fallante, a oal gonzereah, a zissaneion, a douyereah, a libertinage, etc. Allas! ne uelér meit rai ag er sort-zé.

Hilleth e beb hoah é hobér corvéeu, chaiseu, leigneu bras, etc., hac é sigur gobér inour d'ou zud, on solitt d'ivet, hac e ra dehai de veàuein. Quer gouh-é hoah en æredeu bras, é peré é tolpér nombr a dud, non pas eit pedein Doné de rein é venidiction d'er priedeu, mæs eit gobér chervad, coroll hac ivraignein. Ne vai quet mad er fest, ma ne vai meàu er-ré couviet hac er seellerion. Un digaré caêr e gavér é laret é ma er gustum hac er mod gobér él-cé. Mæs Crechenion peré n'ou dès quin regl eis hum gomportein, meit Lezèn Doué, e zeli ou dout caz doh modeu er bed, péré e zisplige quement de Zoué.

Er remæd doh er gourmandiss e zou bout reglet mad en daibrein hac en ivet, yonein, gobér pénigèn, chongeal liès er marhue hac én nan ha sebæd en dès andurct eid omb hur Salvér. Mar chonget er-

hed ér vistr hac ér güin-aigr e oai bet reit dehou eit dispèlhein é sehæd, hui e zésquou hum goutantein ha cavouet mad er boued e ra Doué deoh, hac e ouyou guel hum oarn doh er gourmandiss hac en ivraignereah. O men Doué! preservet-ni doh en ivraignereah hac er baillardiah : rac en eu vincezé e spécial e zou diæz bras de dennein ag ur galon é pehani é vènt ur weh gouriennet.

## *Ag er Golèr.*

Er Golèr e zou un tærision divad ag er galon, e ra demb hum revoltein guet dibatiantæd inemp d'er peh e zisplige temb. Me lar *un tærison divad ag er galon :* rac ur goler reglet mat n'en dai quet ur pehet, a pe ne hum laquer e colèr meid eit gober ur vad, pé miret un droug Jesus-Chrouist en dès reit temh un exampl e guemènt-cé a pe hum laquas en ur golèr santel inemp d'er-re e brofanai en Tampl a Jerusalem. Requis vai guhavé colèrein eit laquad d'ober er mad, eit corrigein er-ré n'er groant quet. En effæd, bout-çau certæn tud a beré n'eèllér tènnein vad er bet, ma ne gonzér rust doh-t'ai. Er golèr reglet dré er garanté n'en dai quet véhimus. Un tad hac ur vam e fache doh ou bugalé, rac ne brezant quet chervige Doué de noz ha de vitin, ne dostant quet d'er Sacremanteu, pé rac ma hantant fal gompagnoneah; rac ma cleuant ou zud, ou serviterion e touyet, e conz sot, etc Delhet-e dehai ér sort occasioneu-ze ou horrigein ferm, mæs hemb amportemant na taul brutal; rac ou holèr e zeli bout revé Doué, ha non pas revé ou fantazi hac imur.

N'en dès enta meid *en tærision divad ha desordr* e zou péhet, ha malheurusemand e arrihue liessoh

eit ne chongér. 1°. A pe zezirér de unan-benac un droug n'en dès quet meritet; èl ur priéd brutal e hum laq é colér doh é voès, rac ma rebræche dehou é zefauteu a fallante. 2°. A pe zezirer ma vou punisset unan-benac mui eit n'en dès méritet; èl mei çertæn tap furius pé é ziscarg ur foul anjulieu ha tauleu ar ou bugalé, ar ou serviterian eit fauteu distér. 3°. A pe gastiér unan-benac hemb en dout berh ar nehou, eit coutantein un dahinat colèr pé malice. 4°. A pe bunisser unan-benac eit hum vangein ha torrein er fantazi ar nehou, quêntoh eit guet er chonge a bunissein en offance en dès groeit de Zoue: èl-cé ur vam e hum laquei én ur golèr vras doh é bugalé mar manquant tehi; mæs ne rei cas er bet eit ou guèlet é hoffancein Doué. 5°. Anfin er golèr e zou desordr a p'hun troubl, e p'hun dirange bras a ziabarh, drèa peh tra mar guelér splaun quemènt-cé ar-n'amb. « Rac, é-mé « S. Gregoër, er golèrmad e droubl un tamiq en « isprit; mæs er goler fal en dall.... » Quemènt-cé e zisco é ma d æz colèrein hemb pehein; ha S. Françæa a Sale e lar é ma æssoh hum viret e monet é colèr, eit hum viret a behein a pe hum lausquer de golèrein.

Er golèr e za ag en orgueil, ag en ambition, ag en avarice; rac a-va-ze e ta er gorruption a galon mab-dén; hac hun experiance e zesq demb e homb douguet dre natur de hum sehuel inemp d'er peh e resist doh hun dezirieu. Ag er golèr é ta en drespet hac er haz doh en Nessan, en tabut, en dissancion, en anjulieu, en dezir de hun vangein ha d'ober droug, en touyereah, er blasfæmereah, er foëttereah, er multr, etc. Hac én ol circonstanceuzé e hès quasi perpet pehet marvel, drès peb tra,

mar dai rai zivad en tærision, mar maguér rai beèl er golér ér galon; mar hum gav huet-t'ou ur scandal considerabl....

Ne hum excuset quet en ul laret, ne douiet jamæs en hou colèr; ne zeziret jamæs droug d'er-ré ral; jamæs ne ret hou malloh de nitra: rac n'en dai quet requis quemènt ce eit pèhein. *En-n'emb e hum laquet é colèr doh é Nessan*, é-mé hur Salvér, *e vou punisset dré er Jugement: en hani e larou dehou Raca*, de laret-é, ur guir a zisprisance, *e vou condannet dré er Honseill; hac en hani e larou dehou Fol*, guir anjulius, *e véritou en ihuern*. Arlerh qnemènt-cé penaus é crèd en tadeu ha mameu colèrus rein d'ou bugalé hanhueu horribl ha scandalus?

Ne laret quet hoah é ma forh diæz ha burhud impossibl deoh miret a golèrein guet er sourci hac entergassag un tiegueah. Rac mar dai diæz guhavé miret a santein er prontitud, eèllein e rér ahoel hum viret a gousantein, ha guet græce Done er mouguein quenteh èl m'er santér. Desquet goasquein ar hou c'imur dre er reflexioneu-men: 1o. Dré er golèr hui e gollehai er batiantæt necessær deoh eid accomplissein Lezèn Doué: *Hum anduret en eil-éguilé*, é-mé S. Paul, *hac èl-cé hui e accomplissou Lezèn Jesus-Chrouist.* 2o. Dré er golèr hui e gollehai en douster, hemb péhani n'hou pou qéet en inour a vout galhuet bugalé de Zoué: *Heurus er-ré dambonær*, é-mé hur Salvér, *rac galhuet veint bugalé de Zoué.* 3o. Dré er golèr hui e gontraigoehai er Speret-Santel de gùittad hou calon; rac *ne chom quet én troubl ag er galon*, é-me er Scritur. 4o. Én hou colèr oe ouzoh petra e ret, na petra e laret; jamæs ne gredet e vai er gueu

dohoh, durand ma hum sàuet inemp d'er urionné ; rac *er golèr*, é-mé S. Jâq, *ne ra quet er péh zou ræzonabl dirac Doué*. 5°. Dré er golèr hui e goll hou ç'amiet, opèn ma ret poén d'er-re e chom gueneoh. Rac-cé é lar er Speret Santel : *Ne veaih quet ami d'un dén colèrus ; ne chomet quet guet ur furius... Guel vehai bihuein én un deserh guet èl lonnel goué, eit chom guet ur voès attahignus ha colèrus.*

Remæd doh er golér. 1°. El S. Françæs a Sale, grueit ur hontrad guet hou tead, eit ne larou guir a pe santehart hou coal imur. 2°. Hum dènnet ag en occasion mar dai possibl deoh, pé souffret guet patiantæt, hac hou toustér e changeou bean en bani zou é colèr. 3°. Goulènnet liès guet Doué er græce de dorrein hou fal imur, rac *un dra caërrohé*, é-mé er Sperat-Santel, *feahein er goler*, *eit gounid ur guær*. 4°. Diazéet sonn én hou calon er honzen-men : *Desquet gueneign*, é-mé hur Salvér, *é hon douce hac humbl a galon, ha hui e gavou er peah d'hou ç'ineanneu*. 5°. Mar e hoès er malheur de golèrein, *ne faut quet*, e-me S. Paul, *ma cousquou en heaul ar hou colèr*. Cousquet guet er golér e zou cousquet guet ur serpand. (Leinet er Chapistreu VIII ha IX, Parti III ag er Vuhé devod.)

## *Ag er Parèss.*

Er Parèss e zou un dioust ag en treu spirituel, e ra demb delezel hun deværieu, pé hum aqüittein a nehai guet lézidantæt, quêntoh eit hum gontraignein é fæçon er bet. Pehein e rér dré barèss : 1°. A pe goller courage é huélet er boen e zou ret quemér eit feahein en tantationeu, eit torrein er fal daicheu, eit gounid er Baraouis : hilleih e goll en espérance ag ou salvedigueah a pe larér dehai guet

Jesus-Chrouist : *Ranteleah en Nean e oulèn nœrh ha courage, ha ne vou meid er-ré e hum gontraignou* hac e hum boéniou, *e yei d'inou.*

2°. A pe bassér en amzer e feneandal, pé é bobér bagatellage, é ridêq a di de di, é tiscoural ar dreu inutil, é hoari, e teværral, é leb en impléein d'ober er mad a behani e vér capabl. En dud feneant en dès de zougeio ne gouéhebai guet-t'ai er péh e lar bur Salver ag er servitour paressus : *Taulet ean én tihoeldæd izellan ; inou ne vou meit dareu* a zésespoer *ha tarhereah dènd.*

3°. A pe laquer termen a vomand de vomand, eit hum aquittein ag en deværieu a obligation, guet eun ag er geinance e zou doh ou gober ; èl deræneio ul labour, tardein a monet de govessad, a oberpenigen. Goab é hoah mar hum zioustér doh en deværieu bet-hac ou lausquein ol. Ar er sort-zé é cri er Profæt Jeremi malheur, a pe lar : *Méliguet-é en hani e ra œvreu Doué guet lézidantæt.*

4°. A pe ne brezer quet hum boénieio eit pratiquein er mnyandeu jaugeabl eit peèllad doh er pehet hac avance er vertu ; èl er-re en dès dongér doh er Govezion, doh er yuneu, doh en instructioneu ; pe e guemer caz ha drespet doh er-re e ra debai aviseu santel, pe e zisco debai exampl vat....

5°. A pe rér d'en isprit ha d'er chonge liberté de vout digambèn ha de vale durand en Overèn, er Pedeoneu, pé en Instructioneu, etc. A pe ne rér cas hum geinein eit chongeal e Doué, eit profittein ag er chongeu mad e zegass de beb-unan, eid offrein dehou er galon hac er poénien, etc.

Ag en orgueil, ag en avarice, ag en dezir de goutantein er horv hac er goal inclinationeu é ta er paress. Rac ne vanquamb d'hun deværieu, pé

ne hum aquittamb a nebai guet lezidantæt, nameit rac ne fal quet demb hum geinein na hum gontraignein eit resistein doh hur fal deicheu. Er paress e zou dangerus, hac ur vamèn ampouisonet a vinceu. Caus-é ma quemerer caz doh el laboar, ma hum dauler rai guet er housquæt, ma collér courage, ha ma coueher en desespoer, ma hum inzrouguer doh er urionné ha doh er-ré e lar hur profit temb, ma lausquer tout e liberté guet en isprit, ma hum ahurt er galon; hac er peh zou hoah goah, ne vourrér meid er horrompl hac en infamité, etc. En hani zou perpet occupet mat, n'en dès meid un diaul doh en tantein: mæs en hani ne ra quæt, en dès seih.

*Ol é homb gannet eit labourad*, é-mé en dén santel Job[1], peb-unan rové e vecher ha vacation, hac *er-ré e dremen ou amzér é plijadur* hac én æzemant, *én un taul, én ur momant é tisquénnant én ihuern. Cleuet e mes*, é-me S. Paul d'er bobl a Thessaloni, *é hes én hou mésq tud arouaréq ha curius, ne raut meit ridéq duhont ha dumen eit cleuet nehuétædéu : me ordrén dehai é Hanhus Jesus-Chrouist labourad hæ gounid ou boued... Ha mar dès unan-benac ne sentt quet doheign, merchet ean él un dén escommuniet : ne faut quet m'en dou hanni commerce er bet guet-t'ou, eit m'en dou tout er méh hac en dismour.* N'en dai quet laret eit quemènt-cé é ma attàu er paress ur péhet marvel : rac, ma n'en dai quet considerabl el lezidantæt, ma ne ya quet bet-ha forbanein caranté Doue ag er galon, nezé er paress n'en dai meit veniel.

Mæa n'en dai quet erhoalh chongeal attàu ér vuhé. Rac *hac é ounicheoh ol er béd*, é-mé hur Salvér, *petra é chervigeou quemènt-cé deoh, mar det ha coll hou ç'inean.* Hur chonge principal u zeh boutguet en affær a hur salvediguéah. *Ne dar det quet ahum gon-*

*vertissein*, é-mé er Speret-Santel, *ne zeræнet quet a zé de zé; ne ortet quet peèlloh, rac colèr en Eutru-Doué e gouéhou ar-n'ah én un taul, hac én dé ag é vangeance ean hou collou.* Ne zougeamb quet er boen e zou doh hum salvein: er vrastæd ag er recompance e zeli hum accouragein. Hum boéniamb de hanàuein ha d'accomplissein hun deværieu general, de laret-é, en deværieu cummun itre en ol Grechénion; hun deværieu particuliér, de laret-é, en deværieu en des peb-unan revé e stad ha vacation; hac hun deværieu-ni hon hunan, de laret-é, en deværieu hun nès d'accomplissein revé en differant circonstancen ag er vuhe. N'en domb quet Crechenion ma n'en domb sourcius de hanàuein petra e oulèn Doué guenemb é peb occasion; ma n'en domb fidel de heli é volanté. Pehein e ramb dré barèss mar manqnamb a zèsquein en deværieu-zé, pé mar manquamb dré lézidantæd a ou accomplissein.

Remæd doh er parèss. 1°. Consideret peguemènd en dès Jesus-Chrouist poéniet ha souffret aveid-oh: petra e hoès hui groeit eit-t'ou? Petra ne hoès hui groeit memp tehou bac eit hou tannation? 2°. Chonget liès *én noz*-hout ag er marhue, e pehani *dén neèllou gobér nitra*, e-mé S. Yehàn. 3°. Tosteit liès d'er Sacremanteu eit quemér næth ha courage de feahein ol er péh e gavet diæz en hènd a hou salvedigueah, ha groeit hou ç'ol obéreu èl ma careheoh hou poud int groeit en ær ag er marhue. 4°. Chonget liès é vou requis temb daccor contt de Zoué a hun ol chongeu, conzeu, dezirien, œvreu, ag en ol amzer, ag er seconrieu ha græceu en dès reit temb: léd-é enta profittein perhueh a nehai. 5°, *Ne glasquet quet contantein hou fal inclinationeu,*

é-mé S. Paul; racor galoe gar plijadurieu er béd, e bum zioust é-cource ag en treu spirituel. 6°. Pedet, bum impléet perpet, castiet bou corv, meditet bou pedair fin debuehan; hennèn-é er remæd general doh en ol vinceu. (Leinet er Hombat spirituel, *ag er façon de gombattein inemp d'er paress*, Chapistr XIX.)

## CHAPISTR III.

### *Groeit er mad.*

Desquein e rér demb a vihan é ma é virct Gourhæmeneu Doné é tiscoamb en hun nès er Garanté a Grecheneah. Rac eit careiu Doué, ne fant quet m'hur bou quin volanté meid é hani, ha réd-e gobér er péh e ordrén. Doué en dès reit temb dèc Gourhæmèn, e omb obliget de viret idan boén a zannation. *Mar fal deoh arrihue ér vuhé éternel*, é-mé bur Salvér, *miret er Gourhæmeneu*; ha pihuebenac e dorr unan hemb quin a nebai dré ur pébet marvel, e vnu dannet, ma ne ra pénigèn ag é fante quènt merhuel. A hanamb hun-hunan n'en domb quet capabl de viret Gourlæmeneu Doué: mæs guet er secour ag é hræce ni e èllì ou miret ol, ha Doué ne refus quet é secour d'er-ré er goulèn a galon: rac el ma lar er Honcil a Trante, arlerh S. Augustin, « Doué ne gommand quet tren impossibl; « mæs a pe gommand, ean hun avertiss d'obér er « peh e eèllamb, ha de oulèn guet-t'ou secour eit « gobér er péh n'eèllamb quet a hanamb hun hu- « nan, hac ean hun assist cit ma hoèllehèmb dou- « net de bèn. » En tair hettan ag er Gourbæmenen-

zé é ma comprênet hun obligationeu é quevir en Eutru Doue, hac ér seih aral, hun obligationeu é quevir en Nessan. Jesus-Chrouist en dès memb laret é ma comprênet tout el Lezèn hac ol er peh en dès laret er Brofætet, er Ourhæmen en dès reit Doue demb d'er harein ha de garein en Nessan. Expliquet hun nés deja er Ourhæmèn ze en articl ag er Garanté a Grecheneah; rac-ce ne hum arrestehèmb quet paud amen ar er poènd-ce. Quênt commance en explication, remerquet mat penaus ag er Gourhæmeneu é general, lod e gommand, ha lod e zihuèn; ha peb Gourhæmèn é particulier e gommand hac e zihuèn un dra benac. Lod e oblige d'ober er mad, hac e zihuèn gober en droug; ha chetui en differance e zou itre-dai revé ma hordrenant pé ma tihuènnant: revé ma tihuènnant, ind e oblige perpet, é peb momand ha circonstance; rac pehein e zihuènnant; ha jamæs n'en dai permettet offancein Doue. Mæs reve ma commandant, n'obligeant quet perpet hac é peb circonstance; rac ne ver quet é peb momand hac é peb circonstance ér stad hac en accomod d'ober er mad e ordrenant.

---

### Articl I.

## *Ag er guellan Gourhæmèn.*

Un Doué hemb quin e adorei,
Ha parfætemand e garei.

En Ourhæmèn-zé hun oblige de buar zra : 1°. De gredein é Doué; 2°. D'hur boud esperance én-ou; 3°. D'er harein drès peb tra; 4°. Ha de n'adorein

meit-t'ou é hunan. Hi e zihuèn dohemb a bébem inemp d'er Fé, inemp d'en Espérance, inemp d'er Garanté, hac inemp d'er Religion. Expliquet hun nès en tri poènd quettan ag er Ourhæmèn-zé én articleu ag er Fé, ag en esperance, ag er Garanté a Grecheneah. Mæs quèot passein d'er buarvet, péhani zou en adoration, laramb ur guir pe deu ar er vrastæd ag er Ourhæmèn en dès reit temb Doue d'er harein, eit ma comprenehèmb penaus ha peguemènd é homb obliget d'hé accomplissein.

Un Doctor ag er goh Lezèn e oulènnas guet hur Salvér péhani oai er vrassan ag en ol Gourhæmeneu; ha chetui er rescond e raa tehou : *Hui e garou er Mæstr hou Toué a greis hou calon, ag en dondæd a hou ç'inean, a hou ç'ol speret, hac a hou ç'ol n'ærh. Honneh-é*, é-m'ean, *er guettan hac er vrassan. Gouhæmèn.* Honneh e *er guettan*, rac Doue en des he scrihuet en hur haloneu. Honnéh é *er vrassan*, rac n'eller quet miret parfætemand er Gouhæmeneu-aral, hemb carein Doue, rac hi e badou de virhuiquin : ol en treu crouet e dreménou, *mæs er garanté ne dreménou jamæs*, é-mé S. Paul. Honoeh e *er vrassan*, de laret e, Gourhæmen un Doué e oulen tout hur halon; ha mar permèit demb carein un dra-benac, red-é ma vou caret a gaus tehon hemb quin hac a balamor tehou. N'eèllamb quet, é-mé Jesus-Chrouiat, *chervige deu vastr* assambl; de lare-é, hur halon n'eèll quet bout partaget itre Doue hac en danné, itre Doué hac er plijadurieu criminel, itré Doue hac un ami e garer rai, ha oe garer quet eit Doue. Hun Tad ne vènn quet ag un hauter calon; ean hé goulèn tout ha hemb partage, ha chetui petra-é carein Doue *a greis hur halon*, de laret-e, er harein a guemènt mei capabl ur galon de garein.

Carein Doué *ag en dondæd a hun inean*, e zou reglein hun ol squendeu naturel, hun ol inclinationeu ha dezirieu rève é volanté eit ne rebèmb na ne zezirehèmb nitra dihuènnet.

Carein Doué *a hun ol speret*, e zou chongeal é Doue guet ur grèd caranteus; studial é Lezèn eit n'hur bou quin volanté meid é hani; cavouet plijadur é sèntein doh e Ourhæmeneu; offrein dehou hun ol chongeu hae obereu...

Carein Doue *a hun ol nærh*, e zou bout courajus de feahein en ol tantationeu ha diæzemand e arribne guenemb en hènd a hur salvedigueah; bout ferm ha fidel de bratiquein er veatuyeu d'aboeissein perpet de Zoue en drèspet d'en diaul ha d'er béd.

N'en dès quet a zoutance arlerh quemènt-cé é bomb obliget d'obèr hun ol actioneu eit gloër en Eutru-Doue : 1°. Rac ean en dès hur brouéet ha conservet; 2°. Rac ean en dès soign a hanamb é quemènt-momant-çou; 3°. Rac ean en dès groeit, hac e ra hoah bamde vad aveid omb; 4°. Rac Jésus-Chrouist en dès hur prenet; 5°. Rac Doué zou hur fin deliuehan hac hon ol heurustæt. Just-é enta ma hoffrehemb de Zoué en ol dezirieu a hur halon, en ol chongeu volantær a hur speret, hac en ol actioneu a hur buhé. Doué ean-memb en ordrén; cheleuet é gonzeu : *Er Mæstr hou Toué e zou er Mæstr hemb quin, hui e garou er Mæstr hou Toué a greis hou calon, ag en dondæd a hou c'inean, hac a hou yol nærh. Er honzeu-zé e vou scrihuet én hou calon : hui ou larou d'hou pugalé; hui e chongeou én-ai a pe vehait azéet en hou ti, a pe vehait én hènd, de noz a pe vehait dihun, ha de vitin a pe zihousquehait* O men Doué! pehèb méhert bugalé, meit obligét ou Zad de gommandein debai er barein!

Dré er guirien-mén ag er guettan Gourhæmen, *un Doué hemb quin e adorei*, Doné e ordrén demb en adorein hac er chervige é hunan. Adorein Doué hac er chervige e zeu rantein dehou en inour, er respet hac en aboeissance e zondeliet tehou èl d'er Hrouéour ha d'er Mæstr general drès quemènt tra zou. Sclær-é dn uelet n'en dai deliet en adoration meit de Zoué hemb quin; rac Doué é hunan zon er Mæstr general drès quemènt tra zon. En disposition-zé a speret hac a galon, péhani e ra demb rantein de Zoue en inour, er respet hac en aboeissance e zou deliet tehou èl d'er Hrouéonr ha d'er Mæstr general drès quemènt tra zou, e zou hanhuet *er vertu a Religion*, pehani zou en excellantan ag er vertuyeu moral, ha péhani hur gloéstr antierement de chervige Doué.

Er vertu a Religion e ra demb adorein ha chervige Doué é dihue fæçon : 1°. Dré Acteu interior, pé a speret ; 2°. Dré Acteu exterior, pé a gorv. Doué doh hur hrouecin, en dès reit temb un inean hac ur horv : rac-ce e homb obliget d'ou impleein ou deu d'en inourein ha d'er glorifiein. En Acteu interior a Religion e gonsist é Acteu a Fé, a Esperonce hac a Garanté. Dre Acteu a Fé é hanáuamb hac é hinouramb Doué èl er urionne souveræn ; dré Acteu a Esperance éhinouramb é justice hac é vadeleah souveræn; ha dré Acteu a Garanté e hinouramb é ol parfætioneu. Rac-ce é lar quel hès S. Augustin n'eéllér adorein ha chervige Doué a speret hac é gurionne, nameit doh er harein; hac él cé er-ré e gar er bed bac e béli é vodeu ha custumeu, n'adorant quet Doue a speret hac é gurionne.

En Acteu exterior a Religion e gonsist é certæn actioneu drè beré é tiscoamb a ziauvés er respet e

zelamb de Zoué : èl mei stouyein ar en eulin, souplein er pèn, joentein en deourn, bout modest én lisieu, en hur Pedenneu, én hur bonzeu, én hur seëllen, én hur gesteu, eit ne scandalehèmb quet hun Nessan; bout modest én hur particulièr, a pe ne vehai den doh hur seëllet, dré er respet e zelamb de bresance Doué péhani zou partout hac e uél tout.

En adoration interior e blige muyan de Zoué; de laret-é, Doue e oulèn principalemant ma hanàuehèmb n'en domb meit peudr ha ludu dirac é vajesté ol-buissant, ha n'hum nes nitra n'hur behai receuet guet-t'on : ean e oulèn ma hum gonsacrehèmb debou, guet er peh hun nès, hur speret, eid aboeissein d'en ol hurionneeu e ansaign demb en Ilis; hun ol hoand ha dezir, dré ur ferm confiance en é vadeleah hac en é visericord; hur halon, dré ur garanté sincèr eit-t'ou, ha dré ur baz nærhus doh en ol pehedeu ha fallanté ag er bed. Honneh-e en adoration e oulèn Doué guenemb é spécial. Mæs ean e oulèn ebué en adoration exterior : èl ur sign ag er santimanteu guet peré e teli bout trezet hur halon én é guevir. Er haèrran, er brassan hac en excellantan Act a adoration exterior e fehèmb rantein de Zoué, e zou er Sacrifice ag en Overèn.

Mæs en adoration exterior n'eèll boud agreabl de Zoué, meid é quement ma vai joentet guet en hani interior. Rac-ce er-ré en dès ou halon carguet a vanité, a folleabeu ha bobancen er béd, e zou hypocrit ha gueuyad quel liès guéh ma stouyant dirac Doue ha ma larant tehou en en adorant, ma n'ou dès ahoël en dezir de hum gorrigein. Rac n'adorer Doué a speret hac é gurionné, nameid a p'er barer, é-me S. Augustin : ha goud e ramb assès é

ma impossibl carein er héd guet é vobanceu, ha Doue assambl. En dezir sincér de hum gorrigein e aou neoah ur hommancemand a garanté doh Doue.

Er vertu a Religion, é-mé S. Thomas, *hun tosta mui de Zoué, eid vertuyeu moral aral.* Dre er Religion é payer en deaugeu d'en Ilis, él er prémidi ag er blæad; é rér er proveu; é rér laret Ovérèneu; é rér fondationeu; é hantretenér er Chapélieu, en Ilisieu; é rér ou hibuance d'er-ré zou obliget dré ou stad de hedeiû aveid en ol, d'ansaignein er bohl ha de rein er Sacremanteu. Dré er Religion en hum bloestrer de Zoue dré er rô a burtæt, a obeissance, etc. Pé ea hum obligér d'un œvr mat benac inourabl aveit Doué, ha profitabl aveit hur salvedigueah. Dré er Religion é vé gôlbuet Doué eit bout test ag er péh e larér, pé e bromettér, a pe douyér é justice.

Dré er Religion é stouyamb dirac er Hroezieu ha Limageu hur Salvér, non pas eid adorein er hoæd, er vein pé er figur ag er Groès; mæs eid adorein Jesus-Chrouist pehani zou bet staguet doh-t'hi eit hur Salvedigueah. Dré er Religion é hinouramb er Uériès Vari mui eid en Ælet hac er Sænt, rac m'en dai Mam de Zoué. Mæs deusto d'hé halité, n'hé adoramb quet, rac en adoration n'en dai de-llet meit de Zoue hemb quin; hac adorein er Uerhiès e vehai un abomination hac un idolatri. En Ælet hac er Sænt e inourér él serviterion fidel hac amiet en Eutru-Doue: hac a pe stouyér dirac ou Limageu, n'en dai quet er hoæd, er vein, er paper, nac er péntadure inourér; mæs er péh e reprasantaot. Er Religion e gommand ebué inourein Relégueu er Sænt, rac m'en dint er restageu precius a gorveu péré zou bet Tampleu er Speret-Santel, hac e resuscitou léñ a hloer.

Ni e inour enta er Uériès Vari én ur fæçon particulier, rac m'en dai Mam de Zoué, rac m'en dai Rouannès en Nean hac en Doar, rac m'en dai sàuet en Nean d'er hettan rang aiierh Doué, rac m'en dai hur Mam hac hun Avocadès, etc Ni e inour en Ælet, rac m'en dint Ministret fidel en Eutru-Doue; rac m'ou dès ol un devær benac én hur hevir... En nombr quasi hemb fin ag en Ælet, e zou partaget é nau Cairr, pé rum : 1°. Er Serafinet; 2°. Er Cherubinet; 3°. En Tronet; 4°. En Dominationeu; 5°. er Puissanceu; 6°. er Principautet; 7°. er Vertuyeu; 8°. en Arh-Ælet; 9°. en Ælet-Gardién.

Devær er Serafinet en hur hevir, e cou hun desquein de garein Doue parfætemant. Devær er Cherubinet e zou desquein demb en hend mat, hac hun difaii ag er goal hènd. Devær en Tronet e zou laquad én hur halon ur güir peah guet devotion, guet carante doh en Nessan, ha caz dohemb-ni hun hunan. Devær en Dominationeu e zou reglein hun affærieu én Nean. Devær er Puissanceu e zon hur gorantein doh ardeu ha finesseu en diaul. Devær er Principautet e zou secour en Ilis hac er Brincet Crechenion eit dihuén er Religion. Devær er Vertuyeu e zou preservein en æd doh goal fortun, hac hur goarn doh en tampest, gurun, etc. Devær en Arh-Ælet e zon annoncein ar en doar er marveilleu extraordinær, distroein en drougueu a béré é vai menacet en Ilis pe er Ranteleaheu. En Ælet-Gardien e hum vèll a gondui en dud, hac en treu ér béd. Peb dén, peb Ranteleah, peb Escopti, peb Partæs, peb tiegueah en des e Æl-Gardién : ou devær e zou hur gorantein én dangerieu a hur buhé, presantein hun dobérieu de Zoué, quemer sourci ag en treu zou idan ou goarnation.

Ni e inour er Sænt a gaus d'er græceu abondant ou dès receuet guet Doué ; a gaus d'er victoërieu ou des douguet ar en doar ; a gaus d'er gloer e bé-bant e jouissant én Nean, hac a gaus d'en union sterd ou dès guet Jesus-Chrouist, ar behani é coueh en inour e rantér d'é serviterion. Doué en des oto-riset dre hilleih a Viracleu en inour e rantamb de Relégueu er Sænt. Squæd S. Pierr é couéh ar er-ré clan, e uellai dehai ; ha mouchæden touchet doh corv S Paul, e uellai de bep sort clühuedeu hac e zipositai en diaul.... Laquad e rér en Ilizieu Croe-zieu ha Limageu eit chervige de Livreu d'en dud ignorant, reve S. Gregoër ; eit ma tei chonge temb doh ou guélet, ag er Misterieu e representant ; eit ma tei demb quemér scuir ar er Sænt, a pe uelamb ou Limageu.... N'atandamb quet é hès vertu er bet él Limageu-zé ; ne laquamb quet hur honfiance én-ai ; èl ma laquai en Idolatret en ou idolet : n'en dai quet el Limageu, mæs er peh e representant, e inouramb.

Fari e ra enta en Héritiquet péré e demall demb é homb Idolatr rac ma hinouramb Limageu er Sænt. Sclær-é de bibue-benac e vènn comprenein, é ma er haz hac er furi ou dès doh en Ilis Catholiq, e ra dehai decriein en dud a Ilis ; hac e ma eit la-quad er Fidelet d'ancoehad lezèn Jesus-Chrouist, é tispènnant en Ilizieu, é fondant er Hroezieu hac el Limageu, pére e representt er Misterieu a hur Religion, pé e zegass chonge temb ag en dud santel, péré en dès anduret, lod er marhue, lod aral poén fatiq ha misèr eit streauein er Grecheneah er béd. En Ilis conduiet dré er Speret-Santel, en dès inou-ret a viscoah er Hroezieu hac el Limageu ér mod m'hun nès laret, hac ou inourou beéd er lin ag er

bed: ha n'en dès meit hé enemiset ha ré Jesus-Chrouist e eèll prononcein ur blasfæm quen horribl èl mei laret en hi dès hum drompet é quement-cé.

Er Religion e ourhæmèn demb ehué pedein er Sænt eit meritein ou intercession itæl en Eutru-Doué. Mæs n'ou fedamb quet ér memb fæçon ma pedamb Doue: rac ni e bèd Doué el er vamèn ag en ol madeu de rein demb en treu a bèré en huo nès doher; ha ni e bèd er Sænt, hac en Ælet de oulèn en treu-zé guenemb hac aveid omb, é Hanhue Jesus-Chrouist. Ur ré-benac e larou é ma güel hum adressein a bèn-caër doh Doué; ha mé me lar é ma surroh hum adressein doh er Sænt; rac èl meint justoh hac amiettoh de Jesus-Chrouist, eit omb, bout-ç'ou lèh d'esperein é veint cheleuet güel eid omb. Er Sænt hac en Ælet én Nean e bresantt, é-me er Scritur, hur Pedenneu de Zoué, hac e hum rejouissa a gonversion er béherion: doh ou fedein ni e ra enta un dra agreabl de Zoué.

Er Religion e ra demb respettein en dud consacret de Zoué, èl er Velean, er Venéh, etc. Hi e ra demb secour reve hur moyand er-ré e hum zispos de vont tud a Ilis. Er Religion e ra demb impléein erhad en dèieu consacret de Zoué, èl er Suheu hac er Goulieu; respettein en donr beniguet, el lèhieu santel, èl er Venæd, en Ilizieu, er Chapélieu. Er Religion e ra demb respettein en treu santel ag en Ilis, er Haliceu, en Orlemanteu, en dœur beniguet, er Bara beniguet, en Oleàn sacret, er Prebecioneu hac en ol Ceremonieu aral ag en Ilis....

## *Ag er Péhedeu inemp d'er guettan Gourhæmèn.*

Er guettan Gourhæmèn hun oblige d'adorein Doué hemb quin, ha d'er harein parfætemant; hac e zihuèn dohemb ol er peh zou contrel d'er garanté parfæt ha d'en adoration e zeliamb tehou é hunan. Er pehedeu inemp d'er Fé, d'en Esperance ha d'er Garanté e zou ol dihuènnet dré er guettan Gourhæmèn. Conzet hun nès a nehai; ha ne gonzehèmb amèn meid ag er pehedeu inemp d'er Religion, peré zou en Idolatri, er Sacrilege, hac er Superstition.

## *Ag en Idolatri.*

Bout Idolatr e zou adoréin un dra crouéet; de laret-é, rantein d'un dra benac crouéet en inour brassan, péhani n'en dai debet meit de Zoue é Grouéour, Allas! Quênt m'bur boai receuet er sclerder ag er Fé; en darn muyan ag en dud e oai Idolatr. Lod e adorai en heaul, en tan, en deur, etc., hac e gredai é hoènt Doué. Lod aral hoah dalloh, e rai Figurien a argant, a vein, a gœd, pé a zoar, hac ou adorai. A-dra-sur, en dud-ce e oai gùel eid er pèh e adorènt. Lod aofin e adorai lonnet brutal, e hum bloestrai dehai, e oulènnai ou secour doh er miserieu ag er vuhé, hac e laquai ou honfiance én-ai.

Er Grechénion e hoarh bermen ar goust en Idolatret, rac ma hoènt dall assès eid adorein un Doué en doai groeit ou deourn. Mæs hilleih, hemb gobér él-d'ai, n'en dint meit rai haval doh-t'ai. Hilleih en dès doh-t'ai ou hunan ur garante desordr, e cheeuant hac e héliant quêntoh eit volanté Doué: en

amour propr e adorant, hennch-é ou idol. Hilleih e dorr Goubæmeneu Doue ell coutantein ou avarice hac ou inclinationeu lubriq : ha gond e ret é lar S. Paul penaus en avarice hac er paillardiah e zou un idolatri. Ne uéler quet er Grechénion e hober un Doué a gœed, doh en adorein ar ou deulia, èl en Idolatret-bont. Mæs ul lod vat e laq én ou halon en ivi, er haz, er malice, er vanité, en ivraigncreah, el lubricité, etc. D'ou zeiche mignon é consacrant ou chongeu, ou deznieu, ou sourci, ha lies-mat ou inean.

Scéllet petra-é hou c'idol : examinet péh teiche e ouni ar-n'ah, ha credet é hob Idolatr en interior, mar en dès ur pehet benac er breierance en hou calon ar Lezèn Doué. Quemènt-cé zou, *Un abomination horribl él léh santel*; rac *Doué zou hanhuet en Doué jaloux a hur halon, un Doué e fal dehou bout hemb quin caret*, e-me er Scritur.

## *Ag er Sacrilege.*

Er Sacrilege zou ur profanation ag en treu santel, pé consacret de Zoue. Bout-ç'ou tri sort treu santel : 1°. En dud consacret de Zoué; 2°. En treu beniguet; 3°. El lehieu beniguet. 1°. Ur sacrilegeé goal-dræteín en dud consacret de Zoué, hac escommuniet-é en hani zou malheurus assès eid er gobér dré valice. 2°. Ur sacrilege-é gober guet er surt tud cé ur pehet lous benac. 3°. Ur sacrilege-é blessein dré valice hééd er goæd unan-benac én llis pe er Venæd, 4°. Gober inou actioneu inemp d'er burtæd, a béré n'en dai quet permettet conz; 5°. Interrein inou unan-benac éscommuniet, denoncet dré é hanhue, pé unan-benac ne vai quet badéet; 6°. Receu er stad a bêhet marvel ur Sacremant

benac, é spécial er Sacremand adorablog en Autær; 7°. Gober goab ag er Pedenneu pé Ceremonieu ag en Ilis; 8°. Profanein en treu sacret, pé en Orlemanteù beniguet; doh ou laireah, etc. Gober un action benac dijauge hac anjulius de Groès Jesus-Chrouist, d'el Léhieu santel, de Limageu pé de Relehueu er Sænt; 9°. Laireah en Ibzieu, er Chapélieu, er Hovandeu, er Fondationeu : guerhein pé prenein Chapelenageu, etc.

## *Ag er Superstition.*

Er Superstition e ra'rantein de Zoné pé d'er Sænt un inour dihaval doh en hani zou otoriset dré en Ilis; pé hum chervige iemp de Lezèn Doué pé de hani en Ilis eit donnet de bèn ag un dra benac, e voyandeu péré ag ou natur n'ou dès vertu er bet eid en dra-zé; èl mei, hum chervige ag en oleàu, a zeur beniguet, a oleu beniguet, a gonzeu ag er Scritur santel, etc., eit gober ur maginage benac, pé guellad d'un drong benac, pe hum breservein doh ur malheur benac...

Ur Superstition-é hum fiein ar bedenneu faus, èl *er pemzec jod...* ha credein é ma ret attàu un laret pé quênt pé quentéh èl sàu-heaul, eit ne varhuebér quet subit... Superstition-é hum chervige dré vaginage a lezeu pé ag ur peh argand, eit miret doh droug... Laret oræzonen, pé croèsein, pé discontein eit guellad de glinhuedeu. Superstition-é hum rein d'en diaul, pé gobér un accord benac guet-t'ou, èl er maginerion hac er sorcerion, eit donnet de ben ag un dra benac; èl mei, eit cavouet argand, pe iren cuhet, eit gond er péh zou de zonnet, remerquein peh ær, peh dé, peh suhun commance un affær, pé autremant ne yei quet mat; hum cher-

vige a gonzeu eit chalmein haquebuteu, eid arrest un taul gurién, eit gnellad de dud, pe de lonnet... Superstition-é consultein un divinour... Turel dré vaginage, pé clasq turel droug ar unan-bennac pe ar e lonnèt... (Leinet el Livr Pedenneu, *ar en Examen a Gousciance.*)

Er superstition e zou un dra abominabl dirac Doue, hac e zoug de hilleih a behedeu arnl. N'eèller quet he excelsein, hemb manquein e promesseu ag er Vadient. Doué ne ra quet èl-ce tren extraordinær eit coutantein hur fantazi pe curiosité; n'en dès enta meid en diaul e céllehai marce ou gobér, eit distroein en dud a ou dout recour doh Doue, eit hum assurein a nehai, hac ou holl guet trompereah. Doué en dès punisset er superstition én ur fæçon terribl; hac en tegueaheu é pére é rér pé e souffrer gober maginage èl-ce, pé aveit tud, pé aveit lonnet, e zou urdinæremant malheurus ér béd-men.

---

ARTICL II.

## *Ag en eil Gourhæmèn.*

Hanhue Doué hemb ræzon ne doujei quet,
Na dre nitra en des crouéet.

Dré en eil Gourhæmèn Doué e zihuèn dohemb a brofanein é Hanbue santel; hac e ordren demb en ourein.

Inourein e rér Hanhue en Eutru-Doué : 1°. Dré er Bedèn; 2°. Dré en dévizeu devod; 3°. Dré ur vuhe santel hac a scùir vat; 4°. Dré er rô; 5°. Dré er sermant just ha legitim. En disinourein e rér

1° Dré en touyadelleu diavis temeræ; 2°. Dré er parjur 3°. Dré er blasfæm. Hui e gavou er Bedèn expliquet arlerh er Sacremanteu. En ol e ouair petra-e en discourieu devod, hac ur suhé santal hac a seitir vat. Ne goozehemb enta meid ag er rô, ag en touyadelleu, hac er blasfæm.

## *Ag er Rô.*

Ur Rô e zou ur promèss groeit de Zoué ag un ævr mat benac, arlerh en dout hum aviset mat.

Me lar *ur promèss*, ha non pas ur simpl resolution. Rac ur simpl resolution e guemerehèn de monet de visitein unan clan, n'em obligehai quet qemènd èl pe larehèn : *me bromèt de Zoué*, pé *me ra rô* a monet de visitein unan clan. Me lar *ur promèss groeit de Zoué* : rac penaus benac ma heèllér gobér rô idan protection, pé é inour ur Sant benac; de Zoué vai neoah é promettér, ha non pas d'er Sænt. Me lar *ur promèss ... ag un ævr mat benac* ; de laret é, er peh e hratér, e zeli bout mat hac agreabl de Zoué; rac a vihannoh n'en dés na rô nac obligation; é contrel, ur profanation a Hanhue santel en Eutru-Doue vehai. Par exempl, gobér goab a Zoue vehai laret : me bromet de Zoue é hein de goroll, pé en hum vangein... Ne hum ingagér ordinæremant dré rô nameit de dreu pere n'en dint meit conseillet, èl mei goarn er uerhtæt, yunein certæn déi eu peb suhun, etc. Penaus-benac ma heèllér ehué hum ingagein de dreu commandet, èl mei, ne veaueher jamæs, ne laerehér jamæs gueu er bet, ne hantehér jamæs bobancen er béd... Ér sort treu zé é hès doubl obligation : en obligation ag er Ourhæmèn, hac en hani ag er rô. Anfin me lar *ur promèss... arlerh en dout hum*

*aviset mat :* de laret-é, quêat hum ingagein, réd-é examinein mat ha goud de betra en hum ingager, hac opèn bout libr de hum ingagein. Ul lod vad e hum gav foih ambarrasset, manq a gonsiderein just er-raug de betra en hum ingageant. Parexampl, unan e larou : me bromèt de Zoue ne zimeein quet; mæs a pe za goulèn guet-t'ou péh intention ou doai ér momant-hont, ne ouair petrà rescond. Lod aral én un danger, pé én ur blonhued, e bromèt perhindedeu, pé tieu aral, pere ne vènt quet é dalh guet t'ai d'accomplissein. Hanhuein e rér quemèntcé ur rô diavis, ha ma n'eèll en dud-cé accomplissein ou fromèss hemb diæzein bras er-ré en dès berh ar nehai, pé hemb gobér gueu doh ûnan benac, iad e zeli hum adressein doh er-ré earguet a oarn hac a gondui en Ilis, eit bout dispancet ag ou rô, pe eit ma vou changet tehai en un dra benac aral. Mæs pihue-benac e scrappehai un dispance, pe ur changemand ag ur rô dre ur gueu, pe hemb ur guir ræzon, ne cessehai quet a voud obliget, opèn ma commettehai ur pebet bras.

Eellein e rer hum ingagein dré rô absolumant ha hemb condition; par-exampl : me bromèt de Zoué e hoarnein er uerhtæt; me ra rô é rein eant scouêt d'er beurerion... Remerquet amen penaus mar dai argant pe madeu e hoès promettet, hou ç'hériterion e vou obliget d'aquittein hou promèss, mar marbuet hemb he accomplissein. Eellein e rér ebué hum ingagein idan condition; par-exampl; me bromèt é yunein peb Gùner, mar recouran er yehæd; a-zé ne hum obliget meid a pe vou accomplisset er gondition e hoès laqueit. Eellein e rér hoah hum ingagein eid un amzér; par exampl : me ra rô a oarn er uerhtæt duraod ur blæ... Obli-

get-oh durand en amzer e hoès merchet; mæs ur ueh en amzer-hont treménet, hou ç'obligation e cèss, mert-ha hui hé renehueehai.

Quènt gober rô, seèllet ma petra e yet d'obér; bac ur ueh m'hou pou ean groeit, ne vanquet quet a en accomplissein. Rac, é-mé er Scritur, *guel vehat paud ne vehæs jamæs groeit rô, eit manquein a ou aquittein a pe vènt groeit.*

## *Ag en Touyadellen.*

Touyet, pé gobér sermant, e zou quemér Doué eit bout test ag er peh e larer, pé e rer, pe e bromettér. Quemènt-cé e arrihue istroh eid én ur mod; rac er memb tra-é laret : *Doué zou test a me honzeu;* pe laret : *Doue e ouair... Quer sur él n'en dès meid ua Doué... Men Doué... Ya sur, etc.*, mar e hoès intantion de douyet ha de guemér Doué eit bout test ar hou conz. Er memb tra-a hoah laquad en dourd ar en Aviel; rac inou é ma conzeu Doue; pé ar er Groès, pé ar er Relégueu; pé touyet dré en Nean, dré en doar, pé dre en trea crouéet, rac Doué en dès int groeit hac ou houserv.

Inourein e rér llanhue en Eutru-Doué én touyadelleu, a pe vènt just ha legitim; de laret-é, a pe vènt groeit guet en tair condition-men : *gurionné, justice* ha *necessité.* 1°. *Gurionné;* de laret-é, red-e ma vou gùir ha veritabl er péh e assuret dré sermant; ha mar dai promettein e ret, réd-é m'hou pou ur guir intantion d'accomplissein er peh e hratet. Eit quemènt-ce red-é ma vehait sur é ma gùir er peh e douyet. 2°. *Justice;* de laret-é, réd-é ma vou just hac honest er péh e douyet, ha ma vou dré ordr ré en dès otorité de oulèn er sermant gueneoh, é touyehait. El-cé è rér d'ur oard-minouret,

d'un tresolér ag un Ilis, d'un test ar ur monitoër, ar un dispance de zimeein, pé ar un affær benac a gonsequance, touvet en hum acquitteint ehid ag ou obligation. 3°. *Necessité;* de laret-é, red-é ma vou absolumant requis touyet, pé ma vou quêstion ag un dra a gonsequance e zon requis gober credein, ha n'celler quet gober credein én ur fæçon aral.

Er sermant groeit guet en tair condition-ze, e zou un Act a Religion hac agreabl de Zoue. Mæs mar manq unan hemb quin a nehai, ne vér quet exant a behet quel hes gueh él ma touyer. 1°. Mar touyet inemp d'er *urionné*, hui e gommèt ur pehet horribl e hanhuér *parjur*; rac ma ret de Zoue un outrage hemb par doh er hemér eit bout test a hou fallanté ha fausoni. Er-ré e vanq'a hum aquittein ag er peh ou dès touyet, e gommèt ehué ur parjur, ha hes mad un injustice. Er-ré douy dre acustumance hemb seellet hac ean e vai gùir pe gueu, e zou é goal stad. Petra chongeal enta ag er-ré e ra gueu doh ou minouret; e ra gueu doh en Ilizieu, e laqua argand er Chapelieu én ou imple iut, pé de brenein gageu..

2°. Mar touyet inemp d'er *justice*, de laret-é, rehait un dra fal, èl touyet en hum vangehait a hou c'enemiset, é tallehait un den dehai e peb occasion; touyet e recompansehait unan e fal deoh disinourein, etc., hui e gommèt arre ur pehet enorm. Rac ouragein Doue-é or hemer eit bout test e rehait er peh e zispitge tehou. Er sort touyadelleu-zé n'en dint quet *just*. Pehein e rér doh ou gober, ha pébein e reheoh hoah e hobér er peh e hoès promettet. Rac pe vehai permettet accomplissein er sort promessen-zé, Herod n'en dehai quet pehet e hober dibènnein S. Yehàn er Badeour eit coutantein

ur miserabl eorollerès. (Histoer en Testamand nehue, Figur XXVIII.)

3°. Mar touyet hemb ne voi *necessité*, de laret-é, eid un dra dister, pe eid on dra n'en dai quet requis ma vou credet; hui e beh hoah : hac hou pehet e zou marvel mar touyet dré or certæn malice, pe dsprisance, pé guet scandal eit hou Nessan. N'en dès paud gnir necessite de douyet meid a pe ver galhuet e Justice eid un affær benac. Petra e vou laret enta ag er ré douy eit guerbein pe eit prenein? Ag en dud youanq sodet en eil guet éguile, pere eit hun bardehad d'er pehet, e douy en hum gaveint? Ha quemènt-cé inemp de volanté ræzonabl na zud. Er-re en debai neoah tènnet unan-benac d'er pehet dré ur sermont faus* pé injust, e zou obliget d'er reparein.

Æssoh-e hum viret a douyet, eit hum viret a behein a pe douyér. Rac-ce en hun avertiss hur Salver : *Me lar deoh mé, ne douyet jamæs é fæçon er bet, na dré en Nean... na dré en Doar... mæs asses vou deoh laret*, en dra-zé-zou; en dra zé n'en dai quet; *rac er péh zou opèn, e za ag en droug.* N'en dai quet permettet goulèn ur sermont guet unan e ouyér e douyou é guen, pé e douyou hemb intantion d'obér er peh e bromèt, Rac n'en dai quet permettet rein a volanté vat d'en Nessan occasion d'offancein Doue. Ur ré-benac e gredou ou dout un digare d'ou zouyereah, rac m'ou des un acustumance quer bras de douyet, n'en dai quet é dalh guet-t'ai, e-m'en-dint, he zorrein; rac m'en dint quer pront, ma hachap en dra-zé guet-t'ai en un taul, hao é ma sottoh eit-t'ai er-re e hanàu ou frontitud, ha ne zihoallant quet a ou laquad de douyet.

Mæs er ræzonnieu-zé n'excusant quet dirac Doué.

Mar e hoès ur malheurus acustumance de douyet, groeit hou possibl eit hé zorrein; pedet unan benac d'hou ç'avertissein a pe achappou gueneoh touyet: pedet, yunet, reit alézon eit goulèn guet Doué er græce de changein: douget er menaceu-men ag er Scritur: *En hani e douy lès, e zou lén a fallanté, ha goalen Doué ne lamou quet a ziar é di:* helet en avis e ra deoh S. Jâq: *Dres peb tra, é-m'eon, ne douyet quet.. Hun goutantet a laret, èl-cé-é; pe n'en dai quet èl-cé-é, a celfin ne vehait quet condannet.* (Leinet el Livr Pedenneu, *ar en Examen a gousciance.*)

## *Ag er Blasfæm.*

Er Blasfæm e zou ur gonz anjulius de Zoué, un offance d'é inour, pé de hani er Sænt; èl ma vehai laret: *Doué e zou cruel.., Doué n'en dai quet just... Doué ne hum sourci quet a hanamb... Doué ne hum vèll quet a affærieu en dud... Mar dai just en Eutru Doué perac e souffr, ean en dra-men hac en dra.... perac ne ra ean danné d'er-révad, ha non pas d'er-ré fal?* Pé laret guet disprisance: *je-reni-di.. mort-di.., têts-di.. ventre di.. trand...,* etc. Conz guet disprisaoce ag er Uerlès glorius Vari, pe ag er Sænt: pé laret un dra benac inemp d'eo inour ha respet e zou dehet dehai, etc.

Er blasfæm e zou er brassan pehet, é-mé S. Thomas, hac en horriplan, e-me S. Jerom. En diaulet hac er-re dannet e valloh hac e vlasfæm hemb cèss inemp de Zoué, ha n'en don quet souhet: rac ind e sant e peb momand er bouis ag e vangeance. Mæs un dra horribl-e cleuet Crechenion doh hum sehuel inemp d'un Doué, pehani e véritt quemeñtt bout caret, inemp d'un Tad, pehani en dès que-

mènd a sourci e nehai. E vangeance e gouéh abrèd pé dehuehad ar er vlasfæmerion hac ar er-ré ou snuffr, él mei en taden ha mameu, er vèsir ha mæstrezet, en dud a Justice, hac ol e-ré en dès droæd hac otorité, ma ne brezant quet hum laquad é poen a gorrigein e vlasfæmerion.

N'en dès nitra e expos mui de douyet ha de vlasfæmein eid en tavarneu, en hoarieu, er hompagnonnaheu debordet, er respet ag er béd, pehani e ra gobér él er-ré-ral guet eun a vout goapeit ; er vanité, dre ma creder e hès un inour é houd touyet. Malheur d'er-ré e ra diguemer mat ha ti d'en dud malheurus-cé, péré ne zigneorant ou bèg meid eid offancein Doué. El Lezèn ancien é hoai ordrenet lahein a danleu meid en hani e vezai bet malheurus assès eit blasfæmein : ha S. Loëis, Roué a France, en doai ordrenet toullein guet un houarn ru tead ha divès er vlasfæmerion.

Quènd achihue en articl-men, laramb petra-é en execration hac en imprecation pé goal-bedèn. En execration e zou un douyadel dré behani en touyour e gonsantt bout punisset guet Doué, mar lar gueu, pe ma n'accompliss er peh e lar, él pe larér : *Doué d'em punissein, ma n'en dai gùir er peh e laran ... Re-varhuein ar en tache, ma n'accomplissan en dra-zé... Ar me houscianse*, pé *ar men dannation....* N'en dès quet brassoh touyadèl eid en execration, revé S. Augustin; penaus-benac mei mat ha permettet guet e tair condition hun nès merchet ihuelloh, eid er sermant.

En imprecation pé goal-bedèn e zou un douyadèl horribl e rér en ur venacein a ober droug de unan-benac; él pe larér : *Doué d'em dannein, ma ne-ran en droug men hac en droug... Ne fal quet*

*deign guélet arhouah, ma ne tallan un dén dehou...* El ma vai ordinæremand er hæz hac er gounar e ra prononceın er sort conzeu-zé, caigein e rér gubavé guet-t'ai blasfæmeu épouvantabl, èl mei er honzeu melguet men e gleuer quel liès guet certæn tud hanter goue. peré n'ou des meid en hanhue a Grechenion : *Oh! n'en dai quet hoah marhue Doué na clan é Vam; ha ne ortein quet ma hei de di en diaul eit payein drign quemènt cé.* Er mallohen hac er maledictioneu e rer en eil-d'eguilé, e zou hoah branqueu ag en imprecation. Herissein e rér é clenet Crechenion, priédeu doh hum argarhein hac e sacrein en eil guet eguilé a vitin beèd en noz; un tad hac ur vam é rein ou malloh d'ou bugale; bugale e tezirein er brassan drouguen d'ou zud; er verder doh hum anjulein; en amision en arein hac é counar é rein ou malédiction en eil d'eguilé; tud furius e rein d'en diaul tout er péh e zisplige dehai, etc. Hum chongeal e rér bout burhud é toul dor en ibnern, a pe gleuèr ar en doar el langage e gonzer mou.

Touyet guet un dra benac, pè rein hou malloh d'en treu croueet, é special d'en dud, e zou ur pehet eonrm, e-me S. Thomas. *Malédiction ur vam ar he bugalé e zistruge un ti beed en dondæd*, e-mé er Speret-Santel : hac ur *kroasdur e ra é valloh d'é dad pé vam, e vou laquest d'er markue.* Ne ret hou malloh de nitra; rac e-mé er Profæt David, en haui *e gar er malédiction, er malédiction e gouèhou ar nehou, ha beèllei quet a zoh t'ou.*

*Remerq.* Eu-n'emb en dehit groeit ur sermant benac, hac e hun gavehai ambarrasset pé rac ne vehai quet ér stad d'en accomplissein, pé rac n'eèllehai quet e couscıance er gobér, e zeh, èl m'hun

nès laret ag er rò, hum adressein doh é Escob, pé doh unan-benac carguet ag e berh, eit bout dispancet ag é bromèss, pé eit goud guet-t'ou petra en dès d'ober.

En eil Gourhæmèn e zihuén hoah a brononcein en Hanhue santel a Zoué, en Hanhue sacret a Jésus, Hanhue er Ueriès ha hani er Sænt, dré acustumance, hemb attantion, hemb respet, hemb devotion.

---

### Articl III

## *Ag en dairvet Gourhæmèn.*

Cèss peb Sul a labourad,
Aveit chervige Doué devod mat.

Doué dré er Gourhæmèn-zé e ordrén demb santefiein er Sul, hac e zibuèn dohemb peb sort laboer terrien én dé-zé, eit ma vehèmb liproh d'er chervige én ur ober ævreu a zevotion hac a Religion.

*Doue*, é-mé er Scritur santel, *en dès groeit é hueh dé en Nean, en doar, er mor, ha quemènt tra zou én-ai, hac e reposas er seihvet dé : rac-cé ean en dès reit é venidiction d'er Sadourn, hac en dès ean santefiet.* Eit quemènt-ce e santefiai er Juivet er Sadourn, pehani e senefi *dé a repoz en Eutru-Doué.* Mæs en Apostolet conduyet dré er Speret-Santel en dès quemenet er hettan de ag er suhun, hac en des ean hanhuet *dé d'en Eutru Doué;* rac en dé ce é hoai resuscitet Jesus-Chroueist, hac én de cé é tegassas er Speret-Santel ar é Apostolet, eit ranteiñ en ilis ferm ha parfæt èl Lezèn a garanté 'en doai reit tehi.

Desquet guet er Juivet penaus é teliet santefiein er Sul; rac ne hoès meid en de de changein. *Hou*

*peèt chonge*, é-me Doué, *a santefiein er Sadourn*; (ha d'er Grechenion e an e lar : Hou peèt chonge a santefiein er Sul.) *Hui e labourou huéh dé, ha hui e rei ol hou labour durand en amzér-zé : mæs er seihved e zou en dé a repoz Doué hou Mæstr; ne labourehet quet é tra er bet en dé-zé, na hui nac hou pugalé, nac hou servitour, nac hou match, nac hou lonnet, nac en estrangerion péré e chom gueneoh.* Doué e lausq guet er Grechenion, él guet er Juivet, huéh dé eit gobér ou labourieu pamdièq, hac er Sadourn e zou unan ag en huéh dé-ze. Ur folleahé enta chongeal, él ma ra hilleih, n'en dai quet mat commance labour ér bet d'er Sadourn, na neein d'er Sadourn de noz, etc. Liès mad er sort tud-cen'ou des scrupul er bet eit lausquein labour ag er Sadourn beed er Sul d'ober, oac eid avanca ag er Sul ou labour a bèn el Lun.

Deu dra zou necessær eit santefiein er Sul : 1°. Lausquein en dé-ce peb sort labourieu terrién; 2°. En impleein de chervige Doue. 1°. Red-e lezel d'er Sul quemènt sort labour e ra un dèn eit gounid é voued, pe eit bout payet; el neein, brochennein, guentad, alege grun, charrèad, malein, pobad, etc., meit ha requis vehai labourad en de-cé. Par-exempl, n'en dai quet un droug laquad de sehein d'er Sul bugadeu e vehai é riscl a vraignein, charrai pé ahuelein foen pére e gommance tuffein; mèdein pe indram mell e ya de goll; pé gober ul labour aral; mæs ordiénet-e goulén, mar eèller permission guet er Person. Dihuènnet-é d'er Sul gobér foërieu, marhadeu, contradeu, gùerhein ha prenein, meit ha requis vehai, rac ne vehai quet cavet en occasion un de aral. Er Sul e'en dai quet groeit eit monet de giboes, eit gober voyageu, nac arrangein affærieu tamporel, Peb-unan e zeli ag en dé

quênt pourvæein én é diegueah bonéd d'el lonnet, deur, quenæd, ha tout er péh e vou ret tebon cavouét, eit n'en dou quin sourci en de cé meit chervige Doué : ha drè er memb ræzon, ne zeliér gobér d'er Sul nitra ag er peh e eèll bout derænet heéd el Lun. Er péh e laran eid er Sulieu, e seéll ehué er Gouilieu miret. Dihuènnettoh e hoah en deieu santel-ze er borolleu, er festeu, en darempréd ag eu tavarneu, el leigneu bras, er chervadeu, en assambleieu safarus ha bobanceu er bed, hac é general peb sort desordr ha pehedeu aral; rac quemènt ce e zistro mui a chervige Doué, eid el labour terrien, pehani a nebou é hunan e zou mat hac innoçant; ha S. Augustin e lar é rebai en dud hilleih gùel e labourad d'er Sulieu ha d'er Gouilieu, eit doh hum abus de veàucin ha de goroll; hac é vehai honestoh d'er mèrhet boud é neein ou héguilliad, eit hum gavouét er hompognoneaheu debauchet

2°. Réd-é impléein er Sul de chervige Doué, én ur ober ævreu a zevotion hac a Religion. En Ilis n'ordrén demb meid un dra d'er Sulieu ha d'er Gouilieu : assistein en Overen. Mæs e gurionne ne vou hanni e gredou e heeller saotefiein uo de a bedair ær ar-n'uguênt, dré un Overen pehani ne bad quet guhavé un hanter ær. Foih æz-é de bep-unan goud e houlèn gueneimb en Eutru-Doué un dra-benac opèn. Rac bout ç'ou circonstancen ma ver dispancet a gleuet en Overén d'er Sul; ha neoah ne vér quet dispancet a santefiein en deieu consacret do chervige Doué. Bout-ç'ou enta un dra benac a behani n'eèller quet boud absolumant dispancet; de laret-e ehnebad dohemb hun hunan eit n'offansehemb quet Doué en dé-cé; hac impléein d'ober

ævreu a zevotion en amzér e chom guenemb arlerh hue occupationeu ordinær. Chetui lod ag en ævreu a zevotion e recommand temb er Religion eo dé santel-zé : peb-unan zou libr de choæge er-ré e jaugeou muyan doh é stad bac é zispositioneu interior. Ne gonzan quet ag en obligation d'assistein en Overèn. N'en dès hanni ne ouair hoah é ma obliget idan boén a béhet de monet d'en Overèn-Brèd d'é Barræs, d'er bihannan a bep tri Sul unan : hac Ordreanceu en Escobet a Uenèd e venace a escommunein er-ré e vanq de guement-ce hemb escus mad er bet.

1°. Er Religion e recommand assisteiñ er Gospereu hac Officeu aral, en Instructioneu, ér Hatechén, etc. 2°. Tostad, mar eèller, d'er Sacramanteu, eit trugairicad Doué ag er græcen receuet duiand er suhun treménet, ha quemér nærh eid impléein mad en hani de zonnet. Ma n'eèllér quet covessad, esaminein ahoel penaus é vai bet treménet er suhun ; goulen guet Doué pardon ag er pehedeu e vai bet commettet ; en trugairicad ag en ævreu mad e vai bet groeit, ha reglein penaus é teliér bihuein ér suhan de zonnet. 3°. Peb-unan e zeli en deieu-zé studial é Religion ; gobér ur reflexion benac ar e vuhé, leine, pé pedein unan-benac de leine d'hon ul livr mat benac ; laret er Rosær ; mar bér tost d'en Ilis, monet d'adoreiñ hur Salver ér Sacremand ag en Autær ; gobér er muyan e eeller a ævreu mat... 4°. En tadeu ha mameu ne fehènt quet gobér ghel eid assamblein ou bugalé hac ou servitetion, eid ou interrogein ar er peh e vai bet laret ér Hatechen, ér Pron, pé ér Perdèg... 5°. Er-ré zou ér stad de en ul aelezon, e zeli er gobér é spécial en déieu-zé, pe ahoel disforh a costé en

alézoneu e fal dehai rein durand er suhun. 6e. Rédé ehue visitein er-ré clan ; laret tehai ur guir benoc a gonsolation ; ou désqueio d'andur guet patiantæt ha resignation de volanté Doue ; ou avertissein de govessad e conrce, etc. En ur guir, rédé, hum gomportein én ur fæçon ne vou pas memb un ær ag en deieu santel-zé, ne vehai quet santefiet dré un exercice benac a zevotion pé a charité.

Peheio e rér memb d'en dairvet Gourhæmèn : 1o. A pe labourer d'er Sul hemb necessite ha hemb permission ; 2o. A pe vanquer hemb ræzon legitim a gleuet en Overèn, pe m'hé bleuer a gorv ha non pas a speret ; 3o. A pe dremener er rest ag en de é debauche, é hoari, e coroll, pe é divertissemanteu aral ag er bed ; en ur gùir, a pe vanquér d'en deværieu hun nès expliquet, pé ma vér caus d'er-réral ma vanquant dehai.

Er Grechénion vad é santefiein er Suhen ér mod m hum nès laret, e denn benidiction Doué ar nehai hac ar ou maden tamprel. Mæs er fal Grechenion peré ne seèllant meit doh er gustum hac exampl er-ré-ral, e brofitt ag er Sul eit commettein mui a beheden, eit n'ou devai groeit durand er Suhun. Diar sàu en Overèn, lod e ya d'en davarn, lod d'er fal gompagnoneahen, lod d'er horolleu. Durand ma vènt en lìis, e vai ou deulagad é considerein pihue e vai gusquet brabuan : a pe zant er mæz, é vènt é seèllet mén hum laquad eit bout güelet.... Durand en instructioneu, lod ne chongeant meid én ou labour, én ou danné hac ambarrass ; lod aral én ou hoari ha divertissemant. Canneio e rer guet en lìis mèlodi de Zoué de vitin, ha sonneneu sot d'anderhue. Chelenet e rer conzeu Doue de vitin, ha bourdeu dishonest pe dan-

gerus quênd en noz. Monet e rer, èl er-ré-ral, d'en llis guet un apparance bras a Religion, èl pe vehai eid adorein Doué; mæs mui a hoand e vehai de monet de certæn lehueu e peré é cavér perpet compagnoneah bourus hac amiabl... Ne zeller quet bout souhet arlerh quemènt-cé mar dai fachet Doué dohemb, ha mar coueh miserien ar-n'amb. Ne rér quet goab a Zoué, ha nitra ne ounier é monet inemp tehou. Ma ne buniss quet attàu én ur fæçon splan ha visibl er-ré e vanq a santefiein en deieu consacret d'er chervige, ean er groei én ur mod benac abréd pé dehuehad; ha sèl mui ma terænou, sèl terriploh vou en taul ag é vangeance.

---

## Articl IV.

### *Ag er beduirvet Gourhæmèn.*

Tad ha mam a galon vat car,
Aveit bihuein peel ar en doar.

En Ourhæmèn-zé e gomprèn deværieu er vugalé é quevir ou zad hac ou mam : deværieu er Grechénion é quevir en dud a Ilis, hac er-re en dès ar nehai un otorité tamporel benac : deværieu a vinouret é quevir ou goard : deværieu servitерion é quevir ou mestr : deværien en dud youand é quevir en dud coh, etc. Comprênet-é ehué én-hi deværieu er-re en dès un otorité benac é quevir er-ré zou idan ou berh; èl mei en tadeu ha mamen é quevir ou bugalé ; er Vugulion ag en Ilis é quevir ou devèd, etc. É hamb d'expliquein er-ré principallan ag en deværieu-zé, berran ma vou possibl demb.

### 1°. *Devœrieu er vugalé é quevir ou zad hac ou mam*

Goudé m'en dès Doué reglet temb dré en tair Gourhæmen quetian hon deværien en é guevir, ean e gommance er Gourhæmeneu e seell hun Nessan dre reglein demb hun deværieu é quevir hun tad hac hor mam, de bèré en hun nès muyan obligation arlerh Doué, hac ean e gommand temb ou harein a galon, ou respettein, sèntein doh-t'ai, hac ou assistein revé er horv ha revé en inean.

1°. Ur broidur zou obliget de garein é dad hac é vam mui eit hanni aral, non pas hemp quin eit dezirein dehai commodité, yehæd ha coutantemand ar en doar, mæs eit dezirein dehai græce Doué er bed-men, hac er Baraouis er ded aral. Er garantéze ne zeli quet enta boud en apparance hac a zianvès eit hum gaërrad doh-t'ai, hac eit tènnein guet-t'ai; mæs ur garanté sincèr, ur garanté a galon revé ma command en Eutru-Doué: *Tad ha mam a galon vat car... En hani e mour é dad hac é vam*, e-me er Speret-Santel, *e zou el un dèn e zastum un tresor: ean e gavou é ol joé én é vugalé, ha cheleuet vou guet Doué én dé ag e bedèn.*

2° Er vugalé zou obliget de respectein ou zad hac ou mam. A pe gonzant, réd-é ou cheleuet; a pe gommandant, réd-e sèntein; a pe venaçant, réd-é dougein; a pe gorrigeant, réd-é profittein, hemb jamæs ou dambriss ma gober goab a nehai nac ou dilaret, meit-ha Lezèn pe gloër en Eutru-Doué a ordrenehai quemènt-cé, ha hoah red-é er gobér guet er brassan douster hac humilité. Mar ou des defauteu, red-é ou suportein hac ou hubein, ne vern e peh stad en hum gavant, ha ni ehue; jamæs ne zeliamb ou dishanâuein. *Er-ré en dès dougeance*

*Doué, e respettou zud*, é-mér Speret-Santel; hac en hani e seèld é dad hac e vad avèl mèstr en dès reit Doué dehou eit er hondui ér béd-men, *e ra inour dehai dré é obéreu, dré é gonzeu, dré en douster ha patiantæd eu dès én ou hevir*. Un dra horribl-é guelet bugale é tisprisein ou zad hac ou mam, é rein dehai goal seèlleu, rescondeu drougeahus, é hoarhein ar ou defauten, é hobér bourdeu malicius ar ou houst, e regarh guet t'ai, é tezirein er marhue dehai, marcé memb doh ou scoein, etc. Él Lezèn ancien é hoai ordrénet laquad d'er marhue en hani e ou malheurus asses eit scoein é dad pe e vam, pé çit rein e valloh dehai.

3° Er vugale zou obliget de séntein doh ou zad ha doh ou mam. *Bugale*, e-me S. Paul, *aboeisset d'hou tad ha d'hou mam ol er peh zou revé Doué, rac quemènt-cé zou just... S'éntet parfætemant doh-t'ai é peb tra, rac quement cé e blige de Zoué*. De laret-e, sentet doh-t'ai ol er peh n'en dai quet ioemp de Ourhameneu Doué na de ré en Ilis: ha mar dehèot a laret teoh gober un dra benac dihuénnet, ret vehai rescoo tehai guet S. Pierr, *é ma justoh aboeissein de Zoué aveit d'en dad*. Obliget vér de sentein ol er peh e seèll en tieguéah hac el labour, ha hoah davantahe er peh e seèll er vuhe vat. Redé enta séntein mar ordrenant chervige Doué, monet d'er Hatechéo, tostad d'er Sacremanteu, quittad er fal gompagnoneahen, renoncein d'er fal hantiss ha deværranceu dangérus, etc. En aboeissance eit ma vou méritabl dirac Doué, e zell bout prontt, joyus, caranteus ha hemb hum glèm. Mæs allas! haval vehai e vehai deit en amzér-hont a béhani é conz S. Paul: *Donnet e rei*, e-m'ean, *un amzer épehani e vou tud e hum garou ou hunan... tud glo-*

*rius... diboeissant d'ou zad ha d'ou mam, tud ingrad, hemb Lezèn ha hemb dougeance Doué.* El Lezèn ancién é houi ordrénet d'en tadeu ha mameu péré en doui bugale dissent ha ne brezènt quet aboeissein goude bout bet avertisset, oo hondui dirac er-ré ancien ag er guær, ha laret tehai : *Chetui hur mab pékani zou ahurtet ha dissent; a p'en avertissamb, ean e ra goab a hanamb... Neze er bobl ag er guær er golei a vein, hac el laquei d'er marhue...* El-cé e puissait guharel er vugale diboeissant. Douget elue; rac justice Doué ne change quet.

4°. Anfin obliget é er vugalé d'assistein ou zad hac ou mam reve er borv ha revé en inean. *Soulaget hou tad én é oaid avancet, é-me er Scritur, ha ne rei anquin er bet dehou durand é vuhé. Mar commance ponnérrad é speret, escuset ean; n'en dispriset quet a gaus d'en avantageu e hoès drès t'ou; rac er charité hou pou én é guevir, ne vou quet ancoehett. Hum gomportet ér memb fæçon é guevir hou mam, rac Doué hou resompançou ag er batiantæt hou pou bet é souffrein hé defauteu. Infammæd é en hani e abandonn é dad; ha peguemend é ma meliguet dirac Doué en hani e laqua isprit é vam d'aigrein.* Ur hroaidur zou obliget de zesquein é dad hac é vam, mar dint ignorant ; d'ou avertissein de dostad d'er Sacremanteu; d'ou soulagein en ou blinhuedeu, d'obér ou deværien prontan ma heéllou; d'ober dehai reglein ou affærieu é cource; de bayein ou dele, ha d'ober pedein aveit-t'ai durand ma vihuou.

Petra e larehèmb-ni bermen ag er vugale dinatur pére e abandon ou zud én ou brassan d'ober? Peré e zispign mal-a-propos én hoarieu, én tavarneu, é broguerisseu er heh e ounant, hemb hum sourciein ag ou zud e lausquant marcé de zueio guet en nan, etc. Lod e zou crihoh hoab a galon, hac e lair ou

zud e zelihènt soulagein guet ou hani propr. Malheur d'er sort tud-cé : rac, é-mé er Speret-Santel : *er malheurieu ne lameint jamæs a ziar ti en hans e rantt en droug aveid er mat* Ah ! é-mé S. Bernard, *calettæt vou Doué é quevir er-ré e vou bet calet é quevir ou zud.*

## 2°. *Deværeu en tadeu ha mameu é quevir ou bugalé.*

En tadeu ha mameu e zou obliget de zessàu ou bugale, d'ou instrugein, d'ou horrigein ha de rein exampl vat tehai.

1°. Ur voès saisi e zeli hum gonservein erhad, guet eun a vout multreiès d'er fréh e zoug itre hé digoste, dré ur molliah benac, dré un taul eoler dré ivraignereah, dre broutitud, pe dré fantazi brutal ur priéd rust hac infam. Quasi hanni ne vai goab ag ul labour reglet; mæs er Vedecinerion abil e lar é ma dangerus bras eid ur voès ér stad-cé néein guet ur rod, dibun pe pellenein næd, etc. A pe vai arrihue hé zermen, ne faut quet manquein a galhuein é cource unan abil benac d'hé secour. Me lar *unan abil*, rac ne faut quet hum fiein é certæn merhet peré e hum vantt e houiant tout, hac èl-cé e laq é danger bras buhé er vam, buhé hac inean ur hroaidur. Hanni ne zeli hum vèllein ag er vechér-zé hemb congé er Person ag er Barræs, reve en Ordrènanceu ag en Escopti a Uénéd.

2°. Quenteh èl ma vai gannet ur hroaidur, ne zelier quet tardein a olier er badéein : ne zelièr choæge eit bout Paren ha Maren meit tud honest hac a seuir vat; ha réd-é dihuèn doh-t'ai a er hass ag en lis d'en davarn. Dihuènnet-é chué doh en tad ha doh er vam a el laquad de gousquet ér gulé guet t'ai quênt de ha blæ, idan boen a escommu-

nicatiou. Ne zeliant quet hoah el lausquein e hunan, pé idan goard bugale distér-aral, peré en dehai mui a sourei a hoari eid a ni bon, guet peré é eel-lehai coueh ha bout marcé estropiet.

3°. Un tad hac ur vam e zou obliget de zessau ou bugale, delaret-é, de bourvæein dehai bibuance ha gusquemant reve ou moyant. Ret vehai bout di-naturroh eid ul Lion eit manquein d'en devær-ze. *Ma ne hoès quet int maguet*, e-mé S. Ambroes, *hui e hoès int lahet*... Guæt e uelér neoah a dud ivraigu, ha dispignerion, peré ne chongeant meid a hum zivertissein, durand ma vai ou famill e tuein guet en nan; ha hoah ne faut quet hum glêm na de-mantt. Peguement hoah a daden avar en dès mui a sourei ag ou lonnet, eit n'ou dès ou bugale? Petra laret ag er mameu e lausq ou bugale de vreignein én ou lousteri, de vout daibret guet en aostu, e dro cain dehai eit daibrein er péh e ra vat d'ou balon, pe ou lausq de grial durand ma ridont a di de di de durantal un tam mat benac? Petra laret ehué ag er-ré e zime un eil gueh, hac e abandon liès mad ou bugalé quettan eid er-re dehuehan? Queih vugalé! ar nebai é coueh tout er beh, el labour calettan, er fallan e zou perpet eit-t'ai. Ou dimëein e rer prontan ma heëller, eit bout digarg anehai, ha liès mad hemb goulên guet-t'ai hac ind zou coutant.

Hilleih e goueh én ur scossêt aral quen dangérus. Rac é-sigur m'ou dès bugale de zessâu ha d'avance, ne guemeiant guet en ouar de bedein Doue, ne oaînant na Sul na Goud èl mei defiet, ne rant repos er bet d'ouzud; réd-é m'ou d'hou donne ne vern penaus é teint: réd é ma vou pihuiq ou bugalé, hac é telihênt-int hum zannein. Queih tud! mar laus-

quet hou pugalé de vont fal, ind ou dou perpet rai a zanné; mar ou dessàuét é dougeance Doué, ind ou dou perpet assès.

4°. Peh-unan zou obliget de hoursæein d'é vugale ur gusquemant honest revéé stad hac é voyand. Rac ur sotiss-é ou laquad de vragal eit en dout gloër guet t'ai, èl ma ra ul lod vat peré e olo ou re a sei hac a zantell, eit ma veint seèllet. Lod arul n'ou dès quin pèn-conz meid ag ou bugalé, ha ne vehint quet deit mat guet-t'ai, ma ne laret é mant brahue, é mant dresset èl ma faut. Hilleih e gass ou re de ziscoein d'en assambleyeu, hac e ham gav payet mad ag ou foen, mar cleuant ou mêlein. En ur guir, en darn-muyan e ra dou bugalé a vihan leçonnieu a vanité; ou desq de garein er braguerisseu ha modeu er bed, doh ou mêlein a p'ou devai treu nehue, e vantein dehai er bobanceu, é tisprisein dioc t'ai er-ré e vai fal usquet, etc. Ne faut quet enta bout souhet mar dai quer soder youantiss guet braguereah ha vanité. Gusquet-int honest ha modest: rac en honestiss hac er modesti e zou vertuyeu; mæs er vanité, el lux hac divodestiss e zou vinceu. Ne zelier quet rein de unan mui eit d'un aral; rac er garante en dès un tad pé ur vam doh ur hroaidur mui ei doh e verdér, e dènn liès de ivi, de gaz, de ualice, de scandal, ha goah guhavé. Er Patriarch Jacob n'en doai reit d'e vab Jogeb nameid ur sai un tamiq brahuoh eit d'e vugale aral; ha quemènt-cé e oai bet éaus ma queméras é verdér caz doh-t'ou.

5°. Un tad hac ur vam e zeli désquein é courcz ou bugale de boénein ha de gonid ou boued: rac mar dai dangerus ou occupein a gomnonce gues labourieu rai caiet, dangerussoh-e hoah ou laus-

quein de boëz é sigur ma vènt en un oaid tinér. En arouaredigueah e zou porpet dangerus, e special eit tud youanq, ha memb eit bugalé. A pe za en oaid tehai, e vér obliget de seellet de beb stad é mant galhuet : red-e ou eprouvein, mæs non pas ou forcein ; de laret-e, ne faut quet aitau ou lezel de monet d'ou fantazi ; mæs ne faut quet ehue ou hontraignein de monet memp d'ou volanté. Rac, e mé er Scritur, *un tad hac ur vam e cèll rein ti ha danné d'ou bugalé;* mæs *de Zoué-é rein dehai ur parti* guet pehani é heèlleint hum salvein. Red-é pourvæein d'avancemand ur hroaidur, ha rein un danné beuac tehou ; mæs ne faut quet grateah hemb intantion de rein, na mui eit n'eèller rein, na manquein a rein er peh e vai bet grateit. Red-é partagein just é lod de beb-unan rese Doue, ha rein dehai er moyand de vihuein èl tud honest. Ne laran quet neoh rein en tout dehai : rac, e-me er Speret-Santel, *durand hou puhé ne ret quet d'hou mab .. otorité ar-n'ah ; ne ret quet er péh e hoès d'un aral, guet eun n'hou pehai quæ, ha ne veheoh obliget goudé d'er pedein de rein deoh....*

6°. Un tad hac ur vam e zou obliget d'instrugein ou bugalé. *En hani*, e-me S. Paul, *ne guemér quet sourci ag é ré... e renonci d'er Fé hac e zou goah eit un Infidel.* Nitra inouraploh de Zoue eit tormein dehou serviterion mat : ha pihue er groei guel eid en tadeu ha mameu? N'en dai quet etho ilh ou desquein de ouaid ou boued : necessærroh-e boah ou ansaignein d'oberen affær-hont pehani zou hé hunan necessær. Red-é enta ou desquein é cource d'ober Sign er Groès, de brononcein guet respet en Hanhue santel a Zoue, d'er pedein guet devotion. Red-e rein dehai d'antand é mant crouéet

non pas eit hoari ha hum zivertissein, mæs eit ha nauein, carein ha chervigem Doue, ha dre er moyand-cé bout heurus guet-t'ou én e blodr. Réd-é expliquein dehai, guellan ma heller, Misterieu en Drindet santel, en Incarnation hac er Redamption; couz tehai liès ag er pedair fin dehuehan, ha profittein ag en accidanteu, ag er miserieu ag er vuhémen eit ou disposem de garein er vertu ha de guemér caz doh er péhet, pehani zou pén-caus d'en drouguen e arrihue guet mab-dén.

A vasul ma cresquant én oaid, réd-é ansaignein dehai guet brassoh sourci en obligationeu bun nès de Zoué; ou desquein d'obér tout én en é hloër, de gomprènein é Ourhæmeneu ha ré en Ilis, eit ma tihoalleint doh er peh çou dihuénet, ha ma reint erhad er peh çou commandet. Red-e ou desquein d'assistein guet devotion én Overèn, de hum zerhel guet respet én Ilis; ansaignein dehai er fæçon de govessad, ou hass abréd ha lies; dihoal a vourdal dirac-t'ai ar er Govezion, a ou attahigoal ar guemènt-cé : a ou menace ag ou Hovezour nac a obér euo dehai ag en dud a Ilis : rac quemènt-ce zou caus de hilleih a sacrilegen. Red é ebue au hass é cource d'er Hatechen ha d'er scol a guemènt ma vai possibl.

A pe gommanéant hanàuein er béd, sourci brosson un tad hac ur vam e zeli bout d'ou avertissein de zerhel doh en hènd mat, de reglein ou buuhe doh er gurionnéeu e zésquer ér Hatechen, de laquad ou studi principal de bligein de Zoue, de zihoal doh er fal gompagnonecheu hac o hantein er-ré mechant, en ul laret tehai er honzeu men ag er Scritur santel : *Me hroaidur, mar clasq er béherion hou counid dré honzeu caër, ne sèntet quet doh-*

*t'ai, ne yet quet quet-t'ai, ne laquet quet hou trœd en hènd ma querhant; ne yant meit d'obér droug.* É gurionne un dra horribl-é guelet é péh fæçon é vihue en dud youanq assambl. Ne ueler guet en darn-muyan meit bantiss dangerus, meit gesteu dijauge, meit bouffonnereaheu mehus, meit bourdeu infam, etc. En taden ha mameu n'en dint quet hemb goud quemènt-cé; hac hanul ne ra cas. *Ah! bugalé,* é-mé er Speret-Santel, *beed pegource è earchait hui en amouèdags? Beèd pegource er-ré hemb speret é tezireint ind er follcah* ag er bed *péhani ou holl?* N'en dai quet quemènt-ce e boès grateit de Zoué en hou Padient.

7°. Un tad hac ur vam e zou obliget d'avertissein, de gorrigein ha de gastiein ou bugale revé Doué. *Ne zouget quet castiein ou croaidur,* é-mé er Speret-Santel, *rac mar er fouèttet, ne varhuou quet... ha hui e breserv éinean doh en ihuern. Plæguet ean enta a youanq... guet eun ne yehai ha calettat, ne vanquehai a sèntein dohok, ha ne zehai de vout chif hac anquin hou calon.* Er-re n'ou horrigeant quet, n'ou harant quet; *mæs er-ré ou har, e laqua poén é peb momant d'ou ansaignein... Mar ou lausquet de monet d'ou chonge, hui hou pou mèk guet-t'ai. Mar ou désquet erhad, int hou consolou én hou poènieu.*

Réd-é enta avertissein er vugalé; rac *mab-dén*, é-me er Scritur, *e zou douguet d'en droug a vihan.* Mæs mar guelér ne rant cas anerb meint bet avertisset ur uéh pe dihue, red-e ou bastiein guet douster ha caranté, eit corrigein ou vinceu, eit ou laquad de vout mat, parfæt ha santel. Doue e gommand ou bastiein; mæs ean e zihuèn a er gobér dré golèr, dré gaz, dré amportemant, dré fantazi, dré fal imur, etc. N'eu dai quet erboalh fouèttal ou

corrigein; réd-e er gobér a balamor de Zoue, hac ér mod ma command en Eutru-Doué. Malheur enta d'en tadeu ha mameu péré é sigur corrigein ou bugale, ou ra d'en diaul, e zezir er marhue pé un droug horribl benac dehai, e ra ou malloh dehai.. *Er vugalé*, é-me S. Chrisostom *e vou lén ag er goal-speret, a pe vai ou zud malheurus assés eit ou rem dehou Benediction un tad*, e-me er Scritur, *e laq ti é vugalé de vout sonn : mæs malediction ur vam en distruge a blad-nuah.* Hui e zezir droug d'hou pugalé! Doué e rei deoh hou coulèn : droug e arrihuou guet-t'ai abréd pé dehuehad.

Ne faut quet castiein bugale ma n'ou dès mérítet ha hemb ræzon : ne faut quet ou goal drætein nac ou bourreauein é sigur ou horrigein ; mæs redé ou hastiein tevé er ræzoo hac ou oaid, guet un doustér ferm, guet caranté doh Doue ha doh-t'ai, eit ma veint gùel, parfættoh, santeltoh. A pe uelér guet-t'ai un dra benac e eellehai ou doug d'offancein Doué, réd-é ou avertissein guet douster, ou menace guet carante, ha mar bai ret, ou hastiein eit Doué : rac ne zeher quet scoein hemb avertissein ha laret perac vai. É gurionné, ne ouzan quet penaus hanhuein certæn tud-ç'ou peré eid un nitraiq ma vanq ou bugalé, e scó ar nehai goah eit pe vehént loonet brutal ; ha ne rant cas eit ou guelet é pehein : ind e gav memb ur bourd ma houyant offancein Doué. O tud hemb Religion!

8°. Aufin un tad hac ur vam e zou obliget de rein scùir vat d'ou bugalé; de laret-é, ou desquein mui dre ou oberéu eit dré ou honzeu : rac, é-mé S. Leon, en exampleu e zon creihuoh eid er honzeu. Diboalleènt enta, é-me S. Jerom, ne uelehai ou bugalé guet-t'ai un dra benac e vehai occasion

dehai d'offanceiu Doué. Caër en dou un tad hac ur vam rein aviseu santel d'ou bugalé; mar dislarant ou honzeu dre ou obèreu, ind e rei, peb-unan d'é sort, goah eit pe larebènt gronce dehai gobér en droug. Caër ou dou mélein dehai en tamperance, er vertu a burtæt, ma ne uélant guet-t'ai meit debauche, chervad, ivraignereah, gesteu dijauge, actioneu impudiq, etc.

N'en dui quet erhoalh de dad ha de vam rein scùir vat d'ou bugalé, red-e hoah ma speint erhad doh-t'ai eit ne veint quet couchiet dre oal-exampl er-re-ral. Rac er goal speret e hum chervige ag en dud memb eit coll en dud; ha liès ean e goll ér mæz er-ré n'eèll quet coll en ti. Ne faut meid ur hroaidur couchiet en ur hanton, eit couchi ol er-ré-ral: rac er goal exampl, ha *conzeu* en dud lous *él ur gangrén e ouni ol ur kartér*, é-mé S. Paul. Eit miret doh un droug quer bras, un tad hac ur vam ne zeliant jamæs laquad ou bugalé de gousquet guet-t'ai, na pautrèt ha merhet assambl, nac ou lausquein, a guement ma heèllejnt, de monet de hum zivertisseïn, de hoari, de oarn ol lonnet assambl: rac, é-mé er Hatechen, *en hantiss a dud youanq pautret ha merhet hardéh en eil doh éguilé, e zou un occasion tostan a béhet, doh péhani é vér absolumand obliget de beellad.* Hilleih e ouair quemènt-ce ar ou houst, ha neoah n'en dint quet soureinssoh ag ou bugalé. (Ar er fæçon de zesàu er vugalé, ha memb de hratiquein Gourhæmeneu Doué ha ré en Ilis, leinet *Magasin spirituel er Beurerion*.)

Tadeu ha mameu, chetui ou teværieu principallan é quevir hou pugale. Dessàuet int, instruget int, corriget int, reit perpet exampl vat dehai.

Rac eit boud int sortiet a hou ti hac a zan hou perh, n'en dob quet hoah digarg a nehai. Obliget-oh hoah de seèllet penaus en hum gomportant, ha de rein dehai en aviseu mad e gavehai necessær. A pe santehait e tostei deoh er marhue, galhuet ind eit rein dehai hou penidiction, èl er Patriarch Jacob. Ne oulheoh quet testamandein dehai nitra guel eid en aviseu e ras en den santel Tobie d'e vab quênt merhuel.

« Me mab, é-m'ean, laqueit donn én hou calon « er peh e laran deoh : A p'en dou Doue receuet « me ineao, interret me horv; inouret ha respettet « hou mam durand ma vihuou... Chonget é Doué « bamdé, ha dihoallet a gousantein jamæs d'er pé- « het, hac a vanquein de Ourhæmeneu hun Doué. « Reit en alezon ag er peh e hoès, beah charitabl « er mod ma hellehait. Mar e hoes billeih a zanné, « reit billeih a alezon : ma ne hoès quet calz, reit « a volanté vat ag er pehiq e hoès... Rac en alezon « e zelivr ag er pehet hac er marhue, ha ne « lausquon quet un inean de gouéh én tihoeldæd « ag en ihuern. Dihoallet doh peb sort lousteri a « baillardiah; ne lausquet quet er golèr de ounid « hou speret nac hou conzeu. A p'en dou unan- « benac labouret eid-oh, payet ean quenteh... Di- « hoallet a ohér jamæs d'er-re-ral er peh ne gare- « beoh quet ma vehai groeit deoh : goulénnet per- « pet conseil guet un dén parfæt hac aviset mat. « Mêtet Doué e peb amzer; pedet ean d'hou condui « attau dre en hènd mat : me mab, ne zouget quet; « guir-é e homb peur; mæs ne vou quet danné e « vanquou demb, mar hun nés dougeance Doué, « mar hum viramb doh peb sort pehet, ha mar « groamb ævreu mat. » O caerræd un Testumant!

### 3°. *Hun Decærieu e queir en dud a Ilis.*

Er bobl e zeli d'en dod a Ilis inour, respèt, aboeisaance hac assistance.

1°. Réd-e inourein en dud a Ilis hac ou respettein; rac ma talhant léh Jesus-Chrouist ar en doar; rac m'ou dèa receuet guet Doue puissance bac otorite ol ar er peh e gondui d'en Neao; rac m'en dint hur Bugulion spirituel, ha Medecinerion hun ineanneu; rac m'hun nès én ur fæçon brassoh obligation dehai eit n'hun nèa d'hun tad d'hur mam, dré m'en dès reit Doué demb dre ou deourn madeu precussoh eid er-ré en dès reit temb hun tud. Ne faut quet hou disprisien e eigur m'en dint sàuet a dud peur, pé rac ne vihuant quet revé er santeleab ag ou stad. Rac Jeaus-Chrouist n'en doai choæget meit tud peur eit boud é Apostolet; ha ne larér quet deoh e teliet inourein er Velean rac m'en dint a nohlance pe a leigné vras; mæs rac ma talhant leh Jesus-Chrouist. Mar ou dès defauteu, hui e zeli chairrein hou teulagad ar nehai, ha non pas ou décriein nac ou disprisien én hou calon: rac en disprisance e rer ag en dud e Ilia e ya peelloh eit ne chongér, a p'eo dai gùir eo en dès hur Silver laret dehai: *En hani hou tispris, em dispris mé; hac en hani em dispris mé, e xispris* Doue me Zad, *péhani en dès mèn degassat* ar en doar. En disprisance e rer ag en dud a Ilis hac ag er peh e ansaignant, e zou ur merche en hum goll er Religion én hur mesq.

2°. Réd-é aboeissein d'en dud e Ilia ér péh e seell hur Salvedigueah. *Aboeisset d'hou Pugulion* spirituel, é-mé S. Paul, *ha sèntet doh-t'ai ér peh e lareint teoh; rad ou dès ou deulagad attàu ar-n'oh*

*hac e zihoal dohoh; rac ma teliant daceor contt de Zoué a hou ç'meanneu.* Ne ueler néoah meit rai a dud pere e hum ŝau inemp d'ur Person rac ma ra é zevær, peré e gav un taul caër en anjulein ha gobér er hontrel d'er péh e ansaign. Er sort-zé e zou caus ma coueh vangeance Doué ar er-re-ral ou souffi hac ou cheleu. Ne fall quet deoh sèntein doh Bugulion mat ha santel! *lamet veint gueneoh*, e-mé un Doctor bras (Origen), ha nezé e harrihuou gueneoh en amzér-bonta behanié conzer Profæt Amos: *Me zegassou*, é mé en Eutru-Doué, *ur guérteri ar en doar; non pas ur guérteri a vara hac a zeur; mæs ur guérteri a gonzeu Doué.* Deit é just en amzér-zé bei men. *Er vugalé en dès goulennet er bara a gonzeu Doué*, é-me Jeremi, *ha ne oai hanni de drohein dehai.*

Jamæs neoah en oboeissance d'en dud a Ilis ne zeli boud ar goust hou ç'inean. Rac mar behai hanni malheurusassés eit hou solitein d'obér droug, ne sèntet quet; ne guemeret quet scûir ar en droug e rant, mæs *groeit*, e-me hur Salver, *er mad e ansaignant.. Rac en hanou cheleu, em cheleu mé...*

3°. Red-é assistein en dud a Ilis; de laret-é pourvæein dehi ou bihuance hac ou necessær. Er Velean *peré e hum aqùitt erhad ag ou harg*, é-mé S. Paul, *e zeli boud doublemand mouret ha recompancet, é spécial er-ré e laq poén de berdég ha d'ansaignein er bobl; rac peb mecherour e veritt é recompance.. Mar hun nès reit deoh er madeu spirituel, n'en dai just m'hur bou hur bihuance tamporel? Den ne ya d'arad hemb espérance a œstein; dén ne blantt ur unieq, hemb boud ingorto a brofittein.* S. Paul e ra d'antand é ma bet ordrenet a viscoah rein ou bihuance d'er Velean, ha payein en deau gueu d'en

Ilis. *Ne dardet quet a bayein en deaugueu hac er premidi*, e-mé Moya der bobl Juiv, rac *en deaugueu ag en doar e zou delet de Zoué.* Anfin er Speret-Santel oe laqua meit Doué é-raug er Velean : *Douget en Eutru-Doué ag en dondæd a hou c'inean, ha respettet er Velean : caret hou Crouéour, ha n'abandonnet quet er Velean : mouret Doué a greis hou calon, groeit inour d'er Velean ha payet en deaugueu èl m'en dai ordrénet.* (Eccl. 7. V. 31.)

Ne hum arestamb quet amen de verchein deværieu er Vugulioo spirituel e quevir ou devéd. Eo ol e ooair e mant obliget : 1°. De rein exampl vat d'er bobl ; 2°. d'ou instrugein ; 3°. d'ou secour ; 4°. de bedeio aveit-tai.

## 4°. *Deværieu er bobl é quevir er-ré zou carguet a gondui ou affærieu tamporel.*

Ne hum arrestehémb quet ehué d'expliquein en daværieu zé. Assès vou laret de bep-unan é ma obliget de respettein er-ré en dès herh ar oehou, èl mei en dud a Justice, hac en Duchentil de béré é ma chuget ; d'aboeissein dehai er péh e seèll ou otorité, non pas dré zongeance a vout punisset, mæs a volanté vat hac a halamor de Zoué péhani e ordréo quemènt-cé ; de bayein dehai perhuéh-mad en texeu ha droædeu aral ; de bedein Doué d'ou hooserveio ; de zihoal a vurmureio inemp tehai, a oal gonz a nehai hac a oo zroubleio éo exelcice ag ou harguen....

Deværieu eo dud é carg é quevir ou sujité, e zou cooservein er peah, raotein Justice de bep-unan, puoisseio en dorfæterioo, recompancein er vertu, empeche hac arrest er scandal, gobér miret Lezèn

Doué, Lezèe en Ilis, hac en Ordrénanceu; anfin gober bonheur ha lehame er bobl,...

Deværieu minouret é quevir ou goard n'en dint quet dihaval doh ré er vugalé é quevir ou zad hac ou mam · hac ur oard e zeli en doud ag é vinouret er memb sourci e zeli un tad hac ur vam ou doud ag ou bugale. Ur oard e zou neoah obliget d'en doud ur soign particulier a zanné é vinouret, ha de glasq moyandeu just ha legitim eit ou laquad de brofittein, pe de zoug rantt...

En dud youanq, revé S. Paul, e zeli considerein en dud coh èl ou zud, ou inourein, ou respettein, suportein ou defauteu, hac ou assistein, a guement ma heellant, én ou doberieu. En dud coh e zeli considerein er-re youanq èl bugalé, ou desquein de zisprisein er bed, de braïquein er vertu, ha rein e peb mod exampl vad dehai.

Er beurerion e zeli goud grad d'er-ré ou secour, rantein chervige dehai a pe èllant, ha dreä peb tra pedein Doué eit-t'ai. A fæd er-ré o'ou secourant quet penaus-benac m'ou dèa er moyant, ind e zeli perpet ou inourein, ou respettein; dihoal erhad a vurmurein hac a hum sehuel inemp tehai. Expliquet hun nès en ur gonz ag en alézon, deværieu en dud pihuiq e quevir er beurerion. Me hasq eluë beéd en explication ag er Sacremand a Briedereah, de gonz a zeværieu en dud dimeet en eil é quevir eguile.

## 5°. *Deværieu er serviterion é quevir ou mestr.*

Stad er serviterion e zou paud scannoh eit hani er véstr. Ur servitour n'en des de rescond meid a nehou é hunan : mæs ur mæstr en dou de rescond a nehou hac a guement hanni zou idae-d'ou. Er

serviterion e zeli enta considerein é ma Doué en dès intlaquet ér stad-cé, ha hum aquittein erbad ag ou deværeu, peré zou carein ou mestr, ou respettein aboeissein ha bout fidel dehai.

1° Ur servitour e zeli carein é véstr; dezirein dehai er madeu éternel hac er madeu ag er vuhé; assai ou gounid de Zoué dré é gonzeu mat, dré é Bedènneu, ha dré en exampl caer ag ur vuhé santel. Ean e zeli ehuè conz mad a nehai partout; excusein ou defauteu güellan ma heellou, hemb jamæs dizolein nitra ag er péh e bass én ti. Rac *méliguet-é*, e-mé er Speret Santel, *ur raportour hac un dèn a zeu dead, rac ma laq en dissancion etré er-ré e oai é peah.*

2°. Ean e zeli ou respettein, ou rescond guet doustér, conz a nehai guet inour; ha mar behai requis-tehou ou dislaret, ne zeli er gobér meit guet er vrassan humilite, en ur chongeal e ma Doue en des reit tehai otorité de gommandein. Er respèt-zé e zeli neoh bout revé Doue. Rac pe zehai d'er vestr commandein un dra benac contrel de Lezèn Doué pe de hani en Ilis, er serviterion ne zellant quet aboeissein; ret vehai quêntoh ou huittad, hac é tehehènt-int coll ou gobr.

3°. Ur servitour e zeli aboeissein d'é véstr. *Serviterion*, é-me S Paul, *aboeisset d'hou mèstr tamporel, guet dougeance, guet respèt, guet ur galon simpl, èl de Jesus-Chrouist memb. Nou cherviget quet hemb quin rac m en dint doh hou seèllet, el pe zehai d'en dud é falehai deoh pligein; mæs hum gomportet èl serviterion mat de Jesus-Chrouist; groeit quemènt cé a galon vat ha hui e rei volanté Doué... Rac ma houzoh é rei Doué deoh é heritage aveit recompance. Serviterion*, é-mé S. Pierr, *aboeisset*

d'hou meste *guet un dougeance vras, non pas hemb quin d'er-ré zou douce ha patiant, mæs memb d'er-ré zou rust ha diæz; rac un dra agreabl de Zoué é suportein a gaus tehou en ol affictioneu é rér demb souffrein hemb ræzon.*

4°. Er serviterion e zou obliget de vout fidel d'ou méstr. Jamæs ne zeliant gober guou doh-t'ai, na rein oitra ag en ti hemb permission, na lezel hanni, pas memb er vugalé, d'obér domage er bet dehai, na quemér nitra dré-zan dourn, pe é sigur hum zigoll, rac ne gavehênt quet en on dehai gobr assès, pe eit gober chervad, na memb eit rein en alezon. Ind e zeli campènnein d'ou mestr, hemb discouffi nitra; labourad el pe vehai eit-t'ai é labourehent, revé Doue : hi mar guelant er serviterion aral, pe memb er vugale ag en tr doh hum zirangein pe e laireah ou mestr, ind e zeli miret pe ahoel avertissein. Rac ma lausq ur servitour gober gueu doh e væstr, obliget vou de restituein.

S. Paul e ourhæmenai d'é zscipl Tite *désquein er serviterion de voud aboeissant d'ou méstr, de blæguein dehai é peb tra, hemb ou dislaret, hemb gobér gueu doh-t'ai; mæs de rein dehai é peb occasion ur merche og er vrassan fidelité, a-celfin ma hinoureint é peb tra Doctrin Doué hur Salvér.* S. Paul e ra splann d'antand a ze e ma doh hum aquittein erhad ag ou deværieu e consist er uellan devotion eid er serviterion. Hum drompein e ra enta er-re e hum glèm rac ne rer quet dehai amzér d'ou chonge de laret hilleih a Bedénneu; rac n'eellant quet elenet dihue pe tair Overèn bamde, na monet a pe garant d'en Ilis, ná bout d'er Sul ha d'er Gouil a vitin beèd en noz én ou devotioneu, etc. Doué ne onlèn quet quemènt cé guet-t'ai : ha serviterion guet de-

votioneu pènnadus èl-cé e zou liès caus d'ou méstr, de golèrein, de douyet, de zecriein en devotion, ha de vlasfæmein inemp de Zoué ha d'é Lezèn. Ne vou enta meid é accomplissein ou obligationeu ér mod m'hun nès laret, e reint inour de Zoué ha d'en devotino.

### 1°. *Obligationeu er véstr é qué-i- ou serviterion.*

Er véstr a digueab e zeli hout, revé S Augustin, bugulion santel ou zud, eid ou houdui hae ou désquein erhad, aveit ma taccoreint de Zoué ur gontt vad ag er-ré zou idan-d'ai. Obliget-ind enta de gonsiderein : 1°. Penaus ou serviterion e zou bugale de Zoué ha mambreu de Jesus-Chrouist quer elous él d'ai, é mant ou berdér, hac en ou dès é Nean un tad cummum, pehani ne seèllou quèt doh er-ré en dou commandet, na doh er-re en dou cherviget, mæs e rei de bep-unan er recompance en dou meritet én é stad. 2°. Obliget-int de ziboal ne vehai hanni en ou zi ne ouyehai quetier Misterieu principallan ag er Religion, hae er peh zou necessær eit bout silvet; ha mar behai unan-benac èl-cé ind e zeli er hass d'er Hatechén pé en désquein int-memb. 3° Ind e zeli gobér ma vou laret er Beden assambl de noz ha de vitin, ha laquad poén ma tostei liès ol ou zud de hovessad. 4°. Ne faut quet lezel hanni a nebai de goll en Overèn d'er Sul ha d'er Gouil, na hanni de labourad en deieu santel-zé : é contrel, réd-é gobér dehai monet d'en Officeu, d'en Instructioneu ha d'en Devotioneu aral ag er Barræs. 5°. Er-ré zou ér stad hac én oaid, e zeli yun en déieu urdrenet dre en Ilis. 6°. Eid ou

distroein ag er fol deværranceu ag er béd, ingageènt ind de hum laquad en ur Verdiah benac a zevotion, eit m'ou dou mui a gourage d'obér ævreu mat. 7°. Ne souffreènt jamæs hanni én ou zi de douyet, de sacrein, de vlasfæmein, na hanni e gonzou sot, pé e rei un dra henac dijauge ha dis dishonest. Er mæz e zeli bout d'er sort tud-cé. 8°. Ne zeliant quet chué andur én ou zi boari fal eit coll argant, na tolp digampèn er bet, na coroll, na filage. 9°. Jamæs ne zeliant andur e mesq ou zud fal livreu peré e gouebi en isprit hac er galon; mæs ind e zeli ou doud ul livr mat benac, hac én ou discuéh, pe a pe veint ol assambl, unan e leinou a voeh ihuel eit ma cleoon er-ré-ral. 10°. Ma ne brez quet er serviterion arleih m'eint bet avertisset, hum aquittein ag ou deværieu, pe torrein ou fal daicheu, pé renoncein d'er fal hantiss, pe d'er fal gompagnoneahen, red-e rein ou hongé dehai, cousteet e goustehai.

Chetu lod ag en obligation en dès merchet S. Charles Borome én drivet Coneil a Vilan, d'er vestr é quevir ou zud. Mæs Doue ér Scritur santel, e ordren bosh dehai : 1°. Payein perhueh mat gobren ou serviterion, a pe veint paré. *Ne oarnet quet gueneoh*, e-m'ean, *beéd en trenoz payemand en hani en dès labouret eid-oh... Hou peet chonge*, e-me S Jaq. *penaus er payemand e zalhet gueneoh hac e zou dleet d'er-ré en dès chavrret hou çæst, e gri memp teoh, hac er hrizé e zou ouelt bet-ha discoharn hun Doue* Quemènt-cé e ra reih d'antand ne zeliei gober gueu er bet doh er serviterion, oa tardein rai a bayein dehai ou gobreu, etc.

2°. Commandet-e chue d'er vestr éarein ou serviterion. *Ne oal dræfet quet ur servitour pehani e*

*labour guet fidelité*, é-mé er Speret-Santel, *nac ur goumdec péhani e hum ra tout deoh... Caret ean èl oh hou ç-hunan, ne refuset quet hou el liberté e veritt, ha n'el lausquet quet de gouéh é peuranté.* Mar da d'ou serviterion gober ur faute benac, ind e zeli ou avertissein guet charité ha non pas guet colèr.

3°. Anfin er véstr e zeli, èl en tadeu ha mameu, rein exampl vat d'ou serviterion. Ind e zeli bond ér-ré guettan e hobér er péh e ordiénont dehai; dihoal a ou anjuliein, a ou goal dræteín, a douyet hac a golèrein guet-t'ai. Malheurussæd-é er vestr péré ne hum sourciant quet peh tube e gonduiou ou serviterion! Hac e vebènt int touyerion, blasfæmerion, paillardet, ivraignet, debauchet, hemb Lezèn na dougeance Doue, ne rant cas er bet meit ma reint ou labour. Miseraplob-e hoah er-re e vehai fache guet-t'ai ou doud én on ai tud honest, tud fidel de chervige Doue de noz ha de vitin, de dostad liès der Sacremanteu; etc. Ne fal dehai ou dout doh ou chervige meit tud ou secourou de fal obér, de drompein, de lareah, de feaudein, ha d'obér fal droyeu aral. Meh em behai é conz ag er-re e glasq esprès tud corromplet, eit ma caveint æssoh en tu de goutantein ou inclinationeu infam ... *Jugemand er-ré e gommand, e vou er halettan.... Hac en tourmant brassan e vou eid er-ré puissantan*, éme er Scritur santel.

Péhein e rer inemp d'er bedairvet Gourhæmèn, a pe vanquér d'en deværieu hun nès merchet amen. Doue en dès grateit er vuhé éternel ér bed-hont, d'er-ré e hum aquitt a nehai, hac er béd-meu bénidictioneu tamporel: mæs er-ré e vanq dehai, e zou menacet ag er marhue éternel, ha liès vangeance Doué e gouch ar nehai ag er vuhé-men.

## Articl V.

### *Ag er bempèt Gourhæmèn.*

Ne veès multrér de zèn er het
A volanté nac a effæd.

Doué dré er Ourhæmèn-zé e zihuèn dobemb a hum laheïn ni memb, a lemel dré hun otorité propr er vuhé guet hun Nessan, a vout caus dehou de beheine fæçon er bet; hac ean e ordrén demb dezireïn ha gobér d'hun Nessan en ol vad e zezirémb hac e rehèmb demb-ni hun hunan revé Doué, ér mod m'hun nès laret en articl ag er Garanté Grechéneah.

1°. Dihuènnet-é dohemb it er bempèt Gourhæmèn a hum laheïn ni memb, a hum vlessein, a obér gueu én ur mod benac doh hur yéhæd, a hasteïn hur marhue dre reforcereah, pé drezebaucheu, pé memb dre gastimanteu rust ha diavis, a zezireïn er marhue demb-ni hun hunan dré imur pé dré zésespoer, etc. Guæd e zou cablus er poénd-cé!

2°. Dihuènnet é dohemb a lemel dre hun otorité propr er vuhé guet hun Nessan, a bastein é varhue é mod er bet, a er scoein, a er blessein, a zezireïn er marhue dehou dré fal imur, pé eid en doud é zanné, e oarn ivi, pe caz, pe malice dohtou, rac, é-mé S. Yehan, *en hani en dès caz doh é Nessan, e zou ur multrér.* Dihuènnet-é ébué a gonseilleïn d'en Nessan gobér un droug benac d'un aral éné gurv; a en droug de golèrein doh un aral, pé de hum vangein ar nehou. Multrér vér hoah a pe vanquér é quevir en Nessan de certæn deværiou a justice pé a charité, ha ma tu dehou

merhuel faute a vout bet assistet. Par exampl, hui e hanåu tud péré zou én debuehan necessité; cablus vehait ag ou marbuc, mar eëllet ou secour, ha n'ou secouret quet. Hui e uél un dén é monet guet un hênd é péhani é couéhou droug guet-t'ou; cablus vehait ag en droug-cé, ma n'en avertisset quet.

Peb-unan e ouair en en dès Doué reit d'en dud a Justice carg de bunissein el lairon hac en dorfæterion: mæs er-re-zé n'er groant quet dré ou otorité propr, mar jugeant reve er regleu én dès merchet Doue degai. Ne vehai quet memb permettet demb laheïn un den e uelehemb doh hul laireah: rac un dén él-ce e vehai-ér stad a behet marvel, ha doh el laheïn, ni e vehai marcé caus d'e zaunation. Mæs petra gobér mar hum gavér én dangér a vout lahet, ma ne laher? En Theologiennet e lar é tehér én ur circonstance el-cé assai cobein pé teheid én ur mod benac; ha ma n'eëllér quet absolumant, é ma permettet hum zibuëa, ha memb trættein hun enemis én ur fæçon ne vou quet capabl d'uber droug temb, meit ne vou quet ur golër hac en dezir de hum vangein e ret é emb er scoein, ha n'hur bou jamæs bet intantion d'el laheïn.

3º. Anfin dihuennet-é dré er Ourhæmèn-zé a vout caus d'en Nessan de béhein é fæçon er bet. Multrér vér d'en Nessan éu e inean, a pe rer esprès certæn treu péré eo dougou de fachein, de hum vangein, de douyet, de viasfæmein; a p'er scandaliser. Er scandal e zou ur gonz, pé un action fal, pe e zisco bout fal, ha dré guemènt-cé e ra occasion d'er-ré-ral de béhein. 1º. Me lar *ur gonz fal*, él er bégadeu infam, er bourdeu sot, er goal gonzereah, en decriance ag en devotioneu, ag en instructioneu, etc., commandein pé conseillein d'er-ré-ral

fal obér, gobér goab ag er-re e ra mat, ha mêlein er-rè e ra droug. 2°. Me lar *un action fal*, èl mei fal obér dirac er-re-ral, drès peb tra a pe ver obliget de rein exampl mat. El-cé en dud e ra ur fal action benac dirac er-ré zou idan ou berh, e gommètt deu behet, ur fal action hac ur scandal. Er guheu rai dost en eil d'éguilé, laquad bugalé pautret ha merbet de gousquet assambl, ou lezel ér memb gule guet ou zud a pe gommançand ou doud antandemant, hum abillein diffourniss, hum zivraillein rai é sigur sustantein ur hrnaidur; gobér mineu, gesteu divalahue, bouffonnereah, hoarieu sot, etc., chetui pehedeu a scandal hac e zann hilleih a dud. Ne gonzan quet ag er filageu noz, ag er horollen, ag en ivraignereahen, ag er festeu bras: peb-unan e ouair é mant ur scoll a libertinage hac a fallanté. 3°. Me lar n'en dai quet requis ma vou fal er gonz pé en action eit rein scandal; assès-é m'hi dou en appurance a vout fal. Rac-cé mar laret, pe mar groet un dra n'en dai quet droug, dirac unan tinér a gousciance hac e gréd é ma droug pé conz pé gober él-cé; hui e ra goal exampl ha scandal dehou. Hilleih a dreu e zou permettet; mæs n'en dai quet attàu mat on gober: rac, é-me S. Paul, *mar hum scandalis me Nessan rac ma taibran quiq*, pehani zou permettet teign, *güel vehai guenegn ne zaibrehèn jamæs, eit boud occasion a scandal dehou*. Par exampl; hui e hantt unan-benan; hou cuélet e rér liès assambl; commance e rér conz a hanah: chetui ur scandal: réd-é deoh hum güttad. Mæs e laret-hui, ne ramb droug er bet; ne hum uélamb meid e mat hac en honestiss: ne vern quet. réd-é deoh hum güttad. Mæs en talvet d'er-ré e nal chongeou, .. En talvet teoh ehué · obliget-oh de hum güttad eid arrest er scandal e ret.

Mæs arrihue e ra hès ma hum scandalisér ag en œvreu mad e uelér guet en Nessan. Chetu er regl e zehet beli ér circoustanceu-ze : ma n'en doh quet obliget d'ou gobér ha ma n'en dint quet necessær, lausquet ind un nebediq, dré charité, beéd-que-n'hou poo groeit d'hou Nessan antand er ræzon. Mæs mar diat necessær eit gloër en Eutru-Doué hac hou salvedigueah, par exampl, manquein d'en Overèe eit gober ardro ur blan en dangér ag er marhue, groeit ind attàu ne vern petra e vou laret pe chonget a banah. Mar dai hoah dre inguen ha fal imur é cav unan-benac droug er vad e ret, na hum sourciet quet a nehou ha groeit mat perpet.

Er scandal e zou ur pehet bras ; rac, é-mé hur Saver : *Güel vehai d'un dén ma vehai staguet ur mein-melin doh é oug, ha taulet é creis er mor, aveit scandalisein unan ag er-ré vihan men*, de la-ret é, unan ag er-re-men en dès ur galon humbl, simpl hac innoçant. *Malheur enta d'en hani dré béhat é harrihue er scandal.* Un den el-cé e zou obliget de gondui ur vuhé santel hac examplus, d'obér é bossibl eit distrugein en droug en dès groeit dré é fal exampleu, ha de bedein Doue eid er-ré de beré é mat bet caus de béhein.

N'en dai quet quen æz mirat er Ourhæmèn-men él ma credér ; ha brassoh-é paud en nombr ag er vultrerion, eit ne chonger. Rao pihue e eèll assurein é cousciance, mar consider erhad er peh hun nès laret amen, n'en dès biscoah lamet nu guet-t'ou é hunan na guet hanni aral, er vuhé ag er horv, pe er vuhe ag en inean ? A dra sur, pe zizolehai Doué d'un inean er peh e bass ar en doar, hi e uelehai é ma carguet er bed a dud péré e hum bus uni en eil éguile dré ou discourieu, e bum zistruge dré er

scandal, dré er jalousi, dré er haz, dré er malice, etc. En darn muyan e grèd hout divlam ha direbræche, durand ma lausquant er beurerion de zuein guet nan ha de verhuel guet misèr; durand ne rant cas a instrugein hac a gorrigein er-ré zou idan ou otorité. N'en doh-hui ag en nombr-zé? Hum examinet. (Consultet hoah Magasin spirituel et Beurerion, ar er Ourhæmèn-zé.

---

### Articl. VI.

### *Ag en huéhvet Gourhæmèn.*

Ne veès paillard é-nep fæçon,
A gorv, nac a intantion

Doué dré er Ourhæmèn-zé e zihuén dohemb er chongeu, er honzeu, er seelleu hac en ævreu dishonest, hac e gommand temb bout pur ha guerh én hur homportemant.

Commettein e rér er pehet lous dré chonge, dré gonz, dré zezir, dré action, ha memb dré omission, a pe ne brezér quet impléein er moyandeu e ordrén Doue de bep-unan quemer, eit conservein er uerhtæt revé e stad. Doué e zihuèn ehué dré en huéhvet Gourhæmen tout er peh e zoug d'el lubricité, èl mei en arouaredigñeah, er vuhé lache ha delicat, er gourmandiss, er horolleu, el livreu dishonest, er sonenneu sot, el lux, er gusquemanteu diffourniss, en hantiss rai hardéh é spécial itré goasset ha merhèt, er braguerisseu ha modeu væn e guemérér hemb quin eit bout seéllet hac eit pligein d'er béd, en amitié tinér. (Leinet er Chapistr XVIII, Parti III ag er Vuhé devod.)

Ne hum arrestehèmb quet de gonz ar er péhet infam-ze, péhani e goll en darn muyan ag en dud, hac e zou de zougein eit quemènt oaid, eit quemènt stad ha condition zou. Un dra e mès de recommandein d'er-ré en des er malheur de gouéh ér pehet-cé; ne ouhent quet hum expliquein ar splann guet ou Hovezour, a gaus d'en nombr bras a circonstanceu pére e change en espece a nehon. Ind e zeli enta disclærieiu ou stad ha condition; stad ha condition en hani zon bet lodêq én ou féhet, hemb banhuein hanni; er chongeu cousantet hac en dezirieu e change ehué en espece a nehon. Expliquet bun nès é-mesq er péhedeu capital én artic! ag er baillardiah, tout er peh e eèllamb laret ar er vincé-zé. E hamb amen de laret ur guir pé deu ar er bozolleu, péré zou, revé S. Chrisostom, *ur scolage a lubricité*, ha revé S. Augustin, *ur profession publiq a bep sort infamité.*

Tertulian, péhani e banhuai er sort bobancen-zé *en trafiq a baillardiah*, e larai, bout-çon ardro pembzéc-cant vlæ, d'er-ré zou taulet guet-t'ai: « Ne fal quet deoh enta qùittat compagnoneab « enemiset Jesus-Chrouist.... Ne fal quet deoh re-« noncieiu d'er scolage-zé a bep sort fallanté.... « na hum denn ag en air-zé ag en amzér ampoui-« sonet guet boeh er sonnerion.... Laret er peh e « garehait e mant bonest, n'en dès droug er bet, « ha rac-cé en b m bliget eu-ai : ne zistrampér « quet en amponison én builer eit rein d'ivet, mæs « er rein a rér deoh ér peh e garet muyan, eit m'en « ævrehet æssoh... Mar domb obliget de zihoal « guet er brassan sourci doh en ol pehedeu memp « d'er burtæt, penaus é vou permettet cheleuet « er peh n'en dai quet permettet laret? Penaus é

« vou permettet seellet guet plijadur er péb e ve-
« bai pehet bras gober?... Caer e hoès laret é mant
« honest ha n'en dès quet a zroug én-ai : n'en dai
« quet possibl deoh derhel hou teulagad, nac hou
« chonge, nac hou calon.... Opèn bac é vebai guir
« laret ne ret quet droug er bet a hou tu, hui
« zou caus pé occasion d'er-re-ral d'ober .. Caër e
« hoès clasq digaréeu eid assai mouguein hou cous-
« ciance, dén ne dro guet enemiset Jesus-Chrouist,
« meit goudé m'en des ean abandonnet. »

Diarben er horolleu hac en deværranceu dangerus e ta en amzié tinér ha naturel quer cummun é-mésq en dud youanq, de voud ul lubricité pommet. E vér queti-quetan pibue e hum alegeou hac e hum usquou brabuan eit monet d'er bobanceu-zé : hum guintein e rer eit diffædein, eit pligein ha bout hoanteit. Diguæor e rant en or d'en ol pehedeu dré er seèlleu lubriq, dré er bonzeu libr ha tinér, dré er gesteu dijauge, dré er bouffonnereaheu sot, dre en dezirieu lous, dre en amoèdage a speret, dre er grèd criminel a galon, dré en dirangemanteu mehus, etc. Ha ma n'eèll un den, émé er Speret-Santel, quêrhet divoti ar er gleu tan hemb losquein é dreid, *él-cé chuę n'eèll quet tostad de gompagnoneah er merhèt hemb couchi é galon, mar touche doh-t'ai*. Er sort deværranceu-zé *é ma sur en diaul*, é-mé S. Chrisostom : *en dro e zou é gamaradet, hac san zou é creis*, eit turel e flem baç e dantationeu ar peb-unan, e-mé S. Charles.

Me ouair e lar S. Fraocès a sale e beèll bout gubavé circonstanceu e pere ne vehsi quet marcé un droug coroll : mæs ean e lar quemènt-ce guet conditioneu peré n'en dint puet de oust er-re e vourr é bobanceu er béd. (Leinet er Chapistr XXXIII, Parti III ag er Vuhé devod.)

Er horolleu e zou dihuènnet dré en Ilis ha dré Ordrenanceu er Roué. Rai hir vehai scrihue en Decredeu ag er Honcilleu ioemp de guemènt-cé; ne gonzein meid ag er Reglemanteu n Escopti Guenèd, pere e venace a escommuniein er-re e fourniss ti hac er-re e ya d'er festen noz, d'er filageu, d'en néereaheu, ha d'en ol fal assambleyeu-zé. En ioourabl Charles-Yehàn a Vertin, Escob a Uéeed en é Lihér ag er blæ 1753, e ordren absolumant « d'en « dud a Ilis gober ou fossibl eit diffacein er filageu a « bautrèt ha merhèt, er ridereaheu noz, é special « ag ur guœr d'un aral, en æredeu bras ha saffarus, « er fraudeu hac er horolleu publiq : rac malheu« reusemant ne ouyér meit rai peh quen dangerus « int, ha de beguemend a behedeu e vènt occasion... « Ean e zihuèn hoah doh en dud a Ilis a monet de « laret en Overèn d'en Ilizieu, d'er Chapeheu, ital « peré, pe dre en occasion a bere e vat goureneu, « melladeu, pe corolleu; hac ean e venace a es« communiein hac a laquad idan çansurien en Ilis « er-ré n'aboeisseint quet. »

Er Parlemand a Vretagn e zihuèn gobér assamblé na tolp er bet de noz e sigur néeio... hac e zihuèn ebaé doh en davainision a reio d'ivet durand en Office d'er Sul ha d'er Gooil, idan boén a bayein ea amand... Goudé ean en dès hoah dihuènnet doh peb sort tud a gornli, hac a hoari dirac en ol tost d'en Ilisien ha Chapélieu durand en Office, idan boén a vout punisset revé er vræstæd ag er faute. Un dra estrange-é ma vér obliget de guemer quement a boén eit miret doh Crechénion a offaocein Doué hac a hum goll. *Pet a e glasquet-hui guet bobanceu Lucifer, de béré en e hoès renonciet en hou Padihénd.*

Doué dré er Ourhæmén-zé e ordrén demb pratiquein er burtæt, hac en ol moyandeu e cell chervige temb eit conservein er vertu-aer-ze, peb-unan revé e stad. Er Grechenion e zou obliget de vihuein pur ha güerh, rac m'en dint mambreu Jesus-Chrouist ha templeu er Speret-Santel. (Mar fal deoh un instruction hirroh ar en necessité ag er uerhtæt, hac er moyandeu d'he honservein, leinet er Chapistreu XII ha XIII, Parti III ag er Vuhe devod, dre S. Francès a Sale.)

---

ARTICL VII.

## *Ag er seihvèt Gourhæmèn.*

Maden déu er bet ne larei,
Nac uemb ræzon n'ou dalhei.

Doué dré er Ourhæmèr-ze e zihuèn dohemb a ober gueu é mod er bet doh hun Nessan. Gobèr e rer gueu doh en Nessan é tair fæçon principal : 1º Doh el laireah; 2º. É terhel hemb ræzon er peh zou dehou; 3º. É hobér domage tehou.

I. Laireah e rér en Nessan : 1º. É hattrap guet-t'ou un dra benac dré nærh pe dré finèss : 2º. É hober dehou fal procæzeu; 3º. É huerhein rai quir; 4º. É prenein rai varhad-mat; 5º É trompein er varhadoureah; 6º. É tènnein usur, pe profit ag ur prest simpl. Peb-unan e ouair assès peh quer bras péhet-é laireah dré nærh pe dré finèss. Ur fal brocès e rér de unan-benac : 1º. A pe oulènnér guet-t'ou er peh ne zeli quet; 2º. A pe glasquér bræseu, troyelleu, faus testeu, faus paperieu, faus touyereah eid gounid ur procæs; 3º. A pe stleigér

ur procæs eit laquad en aral de gounéh én un defaut benac A pe refuser dre attahignage, un accord honest dre avis tud a gouciance hac abil, choæget ag en eil tu bac eguile, é peher d'er bihannan inemb d'er garanté.

Laireah e rér en Nessan é huerhuein rai quir : 1°. Ur marhadour ne von meit-t'ou en ur hanton, e uerhou un dru guhavé quasi en hanter mui eit ne tall, pe e uerhou faus pouis, fal vusul, eté. Er vechérerion, é sigur n'en des meit-t'ai ha m'en dai requis ou havouet, a uerh ou labour rai quir, pé mui eit ne tall, rac ma rant crediq. 2°. Er vechérerion, pé er varbadision peré e hum accord itré-d'ai eit tanssein ou deuchieu, ou labour, pe ou marhadoureah, eit forcein en ol de brenein rai quir. Er vechérerion pé er varhadision peré e hum zécri, unan eit laireah pratiquen en aral, e beh d'er bihannan inemp d'er garanté.

Laireah e rér en Nessan é prenein rai varhadmat : 1°. A pe brofiter a beuranté unan benac eit prenein guet-t'ou un dra bihannoh eit ne tall, rac ma vai requis tehou güerhein. 2°. A pe dènnet güel marhad guet hou Nessan, rac ma hoès prestet argant tehou, pé rac ma hoès ean payet ér-raug. 3°. A pe brenér rai izel briz guet unan ne ouair quet petra e tall er péh e uerh.

Laireah e rér en Nessan a p'en trompér pé é fæd a labour, pe é fæd a varhadoureah : 1°. A pe n'impléér quet mad en amzer, èl er ounidion hac er serviterion peré e laq en amzer de goll, e ra fal labour, pe e ziscouff er péh e vai itré ou deourn, pé e zistro er-ré-ral a ober vat. 2°. A pe uerher fal varhadoureah eit hani mat, lonnet siet hemb dizolein si quênd accord a briz. Ar er poènd-cé, red-

é remerquein é hès sieu cuhet ha ré dizolo; ré n'en dint quet a vras consequance, ha ré e rantt ul lon dangerus, pé domageabl, pé inutil d'er prenour. 1°. Er güerhour, ha ne vehai quet goulennet gnet-t'on, e zou obliget quênd accord a briz, de zizolein er si cuhet er péh e uerh, mar dai er si-ze pé *dangerus* eid er prenour, él mei d'ur voyageour ur marh e hum daul én deur, pé *domageabl*, él ma vehai ur marh mouroüs pé un vad elan; pé *inutil* eid er péh m'er pren, él ma vehai un eigeon mohir eid un atour. Mæs ur güerhour ne beh quet mar creid é ma disi e varhadoureah. Ean e zell neoah bout consantabl de dorrein er marhad pé de zizomagein er prenour, a pe za dehou hinâmein en en des groeit domage, meit ha laret en debai : *Me uerh en dra él me ma, ha ne rescondan a nitra, penaus-benac ne handuan si er bet én-ou* ..

2° Ma n'en dai er si-ze na *dangerus* na *domageabl*, ha mar eèll er prenour gober e chervige guet en dra, er guerhour n'en' dai quet obliget d'en dizolein, meit-ha goulênnet vehai guet-t'ou; rac nezé e vehai obliget de laret. Mæs beèt goulênnet pé ne vou, obliget-é d'izellad a briz revé en domage ag er si: rac un dra siet ne tall quet un dra disi; ha bout bet trompet n'en dai quet ur ræzon just eit trompein er-ue-ral. 3°. Mar dai dizolo er si hac æz de uélet, er güerhour n'en dai quet obliget d'el laret, é special a pe hum fi er prenour ar e abiltæt hemb goulèn nitra. Mar hum drompehai neoah a vras er prenour guet tout é abiltæt, deliet-é en avertissein d'er bihannan dré charité, é special mar bai en dra prenet *inutil* pé *domageabl* dehou. Mæs ma n'en dai quet forh abil er prenour, na calz aviset eit guélet er si deusto peh quer

sclær-é, er gùerhour e zou obliget d'el laret, mar dai pe *dangerus*, pé *domageabl*, pé *inutil* dehou.

Peb-unan e ouair e ma dibuènnet gùerhein æd caiget, er gùellan e blein er sah; guerhein deur é mésq leah, pe e mésq ivage, etc. Trompein er-ré e hum fi ar-n'amb, èl ur gounidèq pehani ne labour quet assès, pé e guemer un dra benac é sigur ne gav quet e ma payet assès; ur servitour péhani e lair dré zan dourn, é sigur n'en des quet gobr assès; ur meitour pehani e ra er fallan gran d'en Eutru, pé e ra gueu doh e veiteri e tiscar doæd, plançon, é sigur mei fermet quir dehou; pé e vor-fond en doar a pe ginta; unan en dès ur gommenant, ul leh, bac e ziscar choucheu, pé coæd bras aral, e sigur m'eint bet priset guet-t'ou, (er jouissance pe er gorbl e zou bet priset, mæs non pas er chouche); pe e ra guen doh é Eutru é sigur ma pay rai a argant commenant, rai a nehueyeu, etc. En dud-cé n'ou des ræzon er bet eid escusein ou friponereah. Rac ma ne gavent quet ou frofit a pe oènt é hober en accomodemant, perac e cousantént-int? P'ou devezai disclæriet ou intention ér momant ma hoènt e hober en accord, er mæstr n'en devezai quet fiet é dra én-ai. Ind ou des ean enta trompet, hac abuset ag e gonfiance eid el laireah.

Anfin laireah e rer en Nesaan dre usur. En usur e zou ur profit e dènnér a gaus d'er peh e vai bet prestet, a pe guemeret mui eit ne hoès reit. Un usur-é prestein argant minouret, pehani e vou dacoret a pe veint én oaid, hac er profit peb plæ opén. Un usur-é goulèn deuèhieu, corvæyeu, chervadeu, pé ur chervige benac guet hou Nessan, é sigur ma hoès prestet un dra benac tehou. Un usur-e laquad lonnet ar en bantér profit guet er gondition ma

vou en hani ou mag, e zougou tout er holl, mar dant ha bout estropiet pe merhuel dré accidan. Anfin un usur e prestein argant, pe æd, pé gùin, pé ne vern petra e zismantt dré en usage, guet en obligation de zacor un dra benac mui eit ne vai bet prestet, pe mui eit ne tall un dra dismantet. Me ouair é hès contradeu peré zou permettet, ha dré heré er prestour e denn mui eit n'en devhi reit: mæs ean e oaro ebué en droæd ar é dra, hac e zoug tout er riscl ag en accidanteu e eèll couch guet-t'ou. Par exampl, er hontrad dre behani e presiér lonnèt ar en hantér profit, e zou permettet; mæs er prestour e zou perpet tout er holl ag e loonet, mar couch un accidant benac guet-t'ai.

Cuhein e rér liès eu usur idan en aparance a gontradeu mat, a béré é hès billeih faus é cousciance, èl eo daro moyan ag er hontradeu *termèn aquit*. Par exampl, unan e brest eit náu vlæ cant scouét d'un aral eid er secour de bayein ul leh a vil scouét, hac e dèon er profit a gant scouét, é sigur ma vai consortér prèn, etc. Ne ouian quet petra laret ag er-ré e brest argant, hac e guemer eid assurance doar-gouoit pé loonet, a béré é jouissaot beèd quene-vai dacoret er som prestet en antiér. Haval gueneign el lairon ar en hènteu bras ne raot quet paud goah eid e ra er sort tud-cé; ha caër ou dou laret, jamæs divlam ne veint ma ne zaccorant d'er-ré ou bleu ou doar pé lunnet, hac er profit ou dès tènnet a nehai.

N'eo dai quet permettet tènnein profit ag ur simpl prest, meit-hac ur guir domage hou pehai-hui é prestein, pé ma vanqueheoh ur profit sclær dré m'eo dehai manquet hou teleour a zacor deoh d'er hource merchet, pé rac ma reoh dehou sclær d'an-

tand en domage veritabl é souffreoh é prestein, ha m'en dehai hum obliget d'hou'tizomagein. N'en dai quet ehué permettet quemer argant na treu aral é prest guet en usurér péhani ne brest meid él-cé, nameit ha necessite vras hou pehai, ha n'eéllehoh quet cavouet él léh aral. Rac n'en dai quet permettet rein d'en Nessan léh d'offansein Doue.

II. Gueu e rér hoah doh en Nessan é terhel inemp d'é volanté er péh zou dehou. Él a pe guhet pé dré attahign, pe aveit hou profit hui, pé dré gaz, quittanceu, papérieu péré en tènnehai er mæz a affær. A pe oarnet gueneoh er péh n'en dai quet deoh, él ur peh doar, un ærhue, ur glustr benac, ur bènhuëq, ul lon fariet, un dra benac cavet ér mor pé ar en doar, etc. Rac faus-e laret : *er péh e gavet e zou deoh*. Ha hui e vehai contant ma hoarnehai un aral guet-t'ou er péh e hoès fariet? A pe dardet a bayein hou telé; a pe refuset pé ma nahet er péh e zeliet; a pe ret digueoreu bras, pé rai a chervad, ha ma hum laquet dré-zé er mæz a stad a bayein hou telé; a pe ne laquet quet poén de ounid na d'armerh eit payein er péh e zeliet, etc.

III. Domage e rér d'en Nessan : 1°. A pe losquér pé ma revinnér é dreu; a pe lausquér el lonnet d'obér domage dehou; a pe dorrér güe, pe plançonneu dehou; a pe amponisonnér pé ma vlessér é dud pé é lonnet, etc. 2°. A pe oal gonzér hemb gùir ræzon a unan-benac, ha ma virér doh-t'ou dré guemènt-cé a ounid é voued, pé ma vér caus de laquad ur meitour ér mæz; pé d'ur servitour torrein e obr, pé de unan youanq manquein ur chanche vat ha jaugeabl, pé miret doh ur marhadour a uerhein, doh ur mechérour a gavouét pratiqueu, etc. 3°. En ingaillerion péré n'en dint quet léal, e garg

rai lod eit hum zigarg-int pé ou amiet; ur syndiq, un dén a affær e daul tout er bêvæyeu ar lod eit menagein lod aral; ur voès a dieguêh e zispos a certæn trou inemp de gousantement just ha ræzonabl hé fried; er vugale peré e zispign hemb goud d'ou zud; rac *en hani e guemér un dra benac d'é dad pé d'é vam, hac e lar n'en dai quet péhet, e zeli bout seéllet èl ur multrér*, e-mé er Speret-Santel. Er serviterion peré e zaibr pe e ive ag er péh n'en dai quet dellet debai, pe e ra en alezon guet treu ou mestr hemb ou fermission, etc. 4°. Er-re zou chuget pe d'ei fourn pe d'er velin, hac e ya el leh aral; er-re e hum guemer doh er hoædeu pé foresteu, etc. (Leinet arre Magasin spirituel er Beurerion or er Ourhæmen-ze.)

## *Ag er Restitution.*

Er-re en debai groeit gueu doh en Nessan én ur fæçon benac er mod m'huu nés laret, e zou obliget de reparein en domage groeit. Rac, el ma larer, *restitution pe dannation;* ha S. Augustin e lar *ne vou quet pardonnet er péhet, ma ne vai restituet en danné goal guemérel* pe reparet en domage groeit, mar dai possibl en ur mod benac er gober. Troeit ha distroeit ér mod ma carehait, covesseit er peh e garehait en domage groeit, en danne goal guemeret, jamæs ne vehait pardonnet ma ne restituet. Hui e rei, mar caret, alezoneu, pedenneu, yuneu, penigènneu calet... Caër hou pou gober; réd é restituein, pé bout dannet.

Mæs a p'en dai quer requis-cé restituein, pe-gource é ma ret er gobér? Prestan ma heellehait: rac er retardemant dié on coal e gresq er pehet; ha quel liès güeh ma laret én hou calon, *ne restituein*

*quet*, pé ma vanquet dré hou coal a obér attantion e telet, pé ma cavet en occasion de restituein ha ma ta chonge teoh a er gobér, mæs n'hou tueg quet neoh hou volanté de restituein, hui e ra quel liès a behet, a béré é telet hum acusein e Covezion. Rae opèn m'en dai ret restituein, réd-é hoah covessad er pehet. Ma ne restituet quet, hou ç'hériterion e vou obliget de restituein eid-oh.

De bihue é ma ret restituein? D'en hani en dès souffret en domage : ha mar dai marhue, d'é hériterion. Mæs ma ne hanauet nac er mæstr ag en dra nac é hériterion, hum adresset nezé doh un dén abil hac aviset mat, ha tremenet dré er peh e larou deoh.

Petra e zou ret restituein? Er péh e hoès queméret pe e zalhet inemb de volanté hou Nessan; pé ahoël é just talvouedigueah, ma n'eèllet quet restituein en dra. Mæs marcè ne vehait quet hoah quitt guet quemeret cé · rac obliget vér de restituein en danné goal queméret, ha de reparein opèn en domage groeit Par exampl, é lairech déc scouét, mar e hoès groeit gueu pemzèc, obliget-oh de restituein pemzèc. En ur guir, rescondabl vér ag er profit manquet, ag en domage arribuet diarbèn ef laironci. Ma n'en dai quet possibl deoh reparein tout, restituet er peh e eèllehait · ha ma ne hoès aitra, queméret ahoel er resolution ferm ha sincèr de restituein a pe eèllehait, ha n'ancoehet quet é teliet poénicin hac armerh peèllan ma heèllehait, eit reparein ahoël ul lodiq benac ag en domage groeit.

Er-ré en dès groeit en domage, e zou er-ré guett tan obliget d'er reparein : ha mar dai en dra lairet én e stad hac én é béh, en hani en dès-ean, e zou er bettan obliget d'er restituein. Mæs mar manq er-

ré-zé a er gobér, pé ma e'eèllant quet er gobér, peb-unan ag er-ré zou bet lodêq én domage, e zou obliget de restituein én ou leh. Chetui, revé en Theologiennet, *er-ré zou lodêq én domage :* 1°. Er-ré e gommand gobér domage d'en Nessan, el mei ur mæstr, ur væstres, un tad, ur vam... pére e gass ou zud d'obér gueu, èl de laireah coæd, lann, argand, freh, potage, etc.

2°. *Er-ré e ra fal gonseil :* èl de zistroein un dra benac quênd en invantoër, de guemer quênd ur partage, pe d'ur servitour de guemer e cuh, etc. Discoein d'ul lair dré beh leh monet, laret tehou penaus hum guemér ha pegouree e cavou güellan e daul, etc. Desquein de dud youanq en tu d'atrap un zud, etc.

3°. *Er-ré e gousantt* hac e lausq gobér gueu, e ne eèllant ha ma teliant miret : el un tad, ur vam, er vestr péré e lausq ou zud d'ober domage : er serviterion pere e laus en estrae d'obér gueu doh ou mestr ; pe e lausq er serviterion aral pé er vugale de friponein.

4° *Er-ré e vél*, e gonz mat ha caër ag er-ré e ra domage, eit rein courage dehai d'ober goab, pé aveid ou miret a reparein er gueu ou devai groeit ; pe e ra goab, e oal dræit, e anjuli er-ré ne fal quet dehai gobér domage èl er-ré-ral....

5°. *Er ré e soutir* er-ré-ral de friponein, de laireah : er-ré e bren treu e ouyer pe e zoutér e vehai bet lairet : er-ré e guh friponet eit ma faireint, pe ou secour de uerhein er peh ou devai atrapet : er-re e ra d'ivet d'er vugale pe d'er serviterion e ouyér pe e zouter e atrap doh ou zud eit gobér chervad.

6°. *Er-ré en des ou lod* ag en treu lairet : èl

ivet ghin lairet, daihrein qniq atrapet, friantage groeit dré guh : rein en tu pé secour de Jaireh : der-hel er squèl pé er sah : monet de oara durand ma vou un aral é hobér é dro, etc.

7°. *Er-ré ne sannant griq* a pe zeliehènt conz, crial, pé avertissein; èl er serviterion, er carne-rion, ha ol er-rézou carguet dré ou stad d'éhuehad pe vehai groeit guen dob ou Nessan.

8°. *Er-ré ne hum laquant quet é poén a barrad* a pe cellant ha ne teliant parrad doh en droug : èl er-rézou payet pé gopreit eit quemènt-cé.

9°. *Er-ré ne zizolant quet* el laironci e rér, pé el lairon, a pe vai requis ou dizolein... A pe vai ur Monitoer, é hob obliget, meit-ha hui e vehai ezant, pé de zisclærein reih er péh e ouzoh, pé de reparein en domage groeit. Ha boah é hob escom-muniet guhavé ma ne zisclæriet.

Doué dré er aqihvet Gourhæmèn e ordrèn demb : 1°. Bout coutant guet er péhiq hun nès; 2°. Hum boénein eit gaunider péh zou requis temb; 3°. Ma n'eèllamb quet labonrad, clasq ur moyand bonest benac eit bihuein; 4°. Ma n'eèllamb quet guet hul labour hac hur poen hum dèbnein a visér, adorein providance en Eutru-Doué ha laquad hur honfiance en-ou; 5°. Restituein en danné goal gueméret ha reparein, guèllan ma heellamb, en domage hun nès groeit d'en Nessan; 6°. Ma n'en dai quet possibl demb gnet tout hur sourci hac hun armerh en di-zomagein, clasq shoèl en occasionen da rantein chervige tehou, ha pedein Doué eit-t'ou.

Chetui ur reflexion e hum hresant, haval gue-neign, de hihue-benac e feinou guet uo tamiq at-tantion er peh hun nès merchet ar er Ourhæmèn-men. N'en dès quet er béd paud a dud n'ou dès caz

hac horreur doh el laironci hac er rapin, ha neoah n'en dès quet calz n'en dint lairon ha ne zalhant inemp d'er ræzon madeu ou Nessan : ha mar dès ur ré-benac ne hum gavant quet obliget de restituein, dihoalleent ne vehai en avarice hac er stag ag ou halon doh er madeu tamporel, e zallehai ou speret.

Jamæs enta ne guemeret nitra d'hou Nessan, jamæs gueu ne ret doh-t'ou; rac, é-me hur Salvér, hac é teheoh-hui de vout pihuiq assès *eit bout mæstr ag er béd antiér, petra e chervigeou quemènt-cé deoh mar det ha coll hou c'inean?* N'en dai quet requis lairesh ur som vras eit gober ur pehet marvel; ha bout-ç'ou tud de bere ne vehai quet ret laireah paud opeu pemb planq, eit meritein en ihuern. Petra vou enta ag er-ré e atrap a glei hac a ziheu, a pe cellant? Rac, é-me S. Paul, *nac el lairon, nac er-ré avaricius... na rapinerion danné en Nessan, ne yeint jamæs de Ranteleah en Eutru-Doué.*

---

ARTICL VIII.

## *Ag en eihvet Gourhæmèn.*

Bir h[illegible]iqoin gueu ne lavaret,
Nac chue faus test ne vei.

Doué dre er Ourhæmèn-zé e zibuèn er faus testoni, er jugem inteu temeræ ar hun Nessan, er goal gonzereah hac er gueu.

*Er faus testoni.* Hum zoug faug test ar en Nessan e zou assurein é Justice un dra n'en dai quet guir. Er faus testoni e zou un torfæt pehani e gri vangeance en Nean hac ar en doar, rac ur faus test e hum chervige a Hanhue adorabl en Eutru-Doué eid assurein er gueu ha gober domage; ean e ra

goab ag en dud a Justice, péré e zalb léh en Eutru-Doue; ean e ra de dud dislam hac innoçant coll ou danné, ou repatation, hac er vuhé.

Pihae benac e zou malheurus assés eit hum zong faust test ar e Nessan, e zou obliget idan boén e zonnation, de reparein en domage de behani a vai bet caus, hac é teliehai-ean couch dre-zé ér vrassan peurante; ha mar dai bet caus dre e faus testoni de gundanein unan-benac d'er marhue, obliget-e de hum zislaret, hac é teliehai-ean coll é vuhe.

*Er jugemanteu temeræer.* Er Jugemant temeræer e zou ur fal chonge e rer ar goust en Nessan, hemb ræzon legitim er bet. Par exampl, me uel ur vanden tud e tevis hac e hoarhein, ha me lar ém balon é mant é hoal gonz a hanae; me ra ur jugemant temeræer: me uel unan gusquet brahue, ha ma chonge gueneign e ma glorius; me ra ur jugemant temeræer: me uel ré é tostat liès d'er Sacremanten, ha me juge e clasquant boud istimet; me ra ur jugemant temeræer: unan-benac e dremen ital-on hemb conz doheign, ha me chonge gueneign é ma orgueillus pe fachet; chetui hoah ur jugemant temeræer, ma ne mès ræzon legitim er bet da chongeal quement-ce, etc. Ne vai ræzon legitim de jugein é ma droug er péh e ra un aral, nameid a pe vai dizolo ha sclær en droug, ha na gaver moyand er bet d'en escusein. (Mar deziret hanàuein en danger ag er jugemanteu temeræer, hac er remædeu doh er malheurus inclination hun nès de oal jugein, leinet er Chapistr XXVIII, Parti III ag er Vuhé devod.)

Dihuénnet-é ehué suspettein droug ag en Nessan, nomeit hac ur just ræson e vehai d'er gobér. Par exampl, o pe ueler guet-t'ou un aparance bras a

zrong, pé ma ra un dra e vai ordiræremant droug, n'en dai quet péhet hun zefiein a nehou, é spécial mar ber carguet d'ehuehad doh-t'ou ha d'er horrigein. N'en dai quet ehué permettet teoh laret d'un aral er jugemanteu e ret ar hou Nessan, pé er suspetteu e formét ar e fal gomportemant, nameit-ha requis vehai quemént-cé eit miret un droug pé eit gober ur vat; ha hoh dihoallet ne vehai en inguèn hac er goal sort a hanah hou touguehai de zécriein hou Nessan.

*Er goal gonzereah*. Goal gonz e rér é gueu, goal gonz e rér e guir : 1° Goal gonz é gueu e zou laquad ar goust unan-benac ur pehet, pé un defaut, a béhani ne vai quet cablus. Ne ver quet quitt eid en dout covesset ur pehet él-cé; reid-e absolumant er reparein, mar dai possibl. Obliget-oh enta de hum zislaret, quitt a vout passet eid ur gueuyad velmus : rae quemènt-cé n'arrihue gueneoh meit dre hou coal. Mar dès moyand, red-e deoh hum zislaret dirac ol er-ré en dès hou cleuet é hoal gonz : ha mar dai a gonsequance vras er peh e hoès laret, avertisset int de hum zislaret ehué, mar ou dès ean brudet : ha ma n'er groant quet, obliget vehait d'er gober en ou leh, hac opèn de reparein tout en domage e eèllehai, coueh ar hou Nessan dré hou coal gonz. Ne oal gonzet quet, ha n'hou pou quet a reparation a inour d'obèr. Mæs mar goal gonzet, hui e guemer ar-n'oh en obligation de reparein inour hou Nessan, hae e vehai diar goust hou ç'hant.

2° Goal gonz é gùir e zou décri, pe conz fal a unan-benac hemb intantion vat na just ræzne er bet. Me lar, *hemb intantion vat na just ræzon :* rac jamæs n'en dai permettet goal gonz ag en Nessan, na dizolein é zefauteu, meit-hac ean e vehai un

avantage benac é quemènt-eé, pé un necessité benac d'er gobér, ha hoah réd-é seellet guet péh intantion ha de bihue en ou dizoler. Par exampl, n'en dai quet goal gonz-é avertissein un tad, ur mæstr ag en droug e ra ou bugalé, pé ou serviterion ; nac avertissein er Person, pé un dén honest benac en dès otorité én ur Barræs, ag er scandal, pé fal affærieu e bass én ur hanton pe én un ti benac, eit ma laquei reihtæt, mar eèll : nac avertissein unan-benac e uelér e hantein hemb goud certæn tud vincius ha debauchet. Obliget vér memb gubavé d'avertissein; èl mei serviterion péré e uelchai er vugale ag en ti doh hum zirangein, pé e laireah ou zud, etc. Obliget veheoh hoah de zisclærіein d'er Person un ampechemand e hanàueheoh ar un diméènneu, ile laquad hou ç'hanhue ar ur Monitoér, meit-hac exant veheoh, ha de zisclærіein er urionné d'er Juge idan boèn a vout escommuniet, etc.

Cablus ver ag er péhet a oal gonzereah : 1° A pe larér ar goust en Nessan brassoh droug eit n'en devai groeit. 2° A pe dauler ul lihue du ar é ævreu mat, en ul laret, par exampl, en ou groa eit bout seèllet hac istimet, etc. 3° A p'er mélér guet un ton yein ha milis. 4° A pe zizoler é zefauteu, pé ur faute benae en dès groeit. 5° A pe gleuér er mélein ha ma rér d'antand pe dré ur silance trist pé dre ur gest benac, ne vai quet tout gùir er vad e larér a nehon. 6° A pe rér goab a nehou é sigur bourdal, pe dirac t'ou pé ardran é gain. 7°. A pe rer dehou un affront, un anjuli beuac ; èl mei temall dehon un defaut, pé ur pehet benac. 8° A pe rér dehou hanhueu péré e ra hoarhein ar é goust.

Er goal gonzereah e zou unan ag er brassan péhedeu e fehai bout commettet, a p'en dai gùir é

tistruge er garanté, er vrassan ag en ol vertuyeu. Ur goal gonzer e zou goab eid ur multrér, ha guel vehai guet ul lod vat coll ou buhe, eit coll ou inour. (Leinet er Chapistr XXIX, Parti III ag er Vuhé devod.) Er goal gonzereah é tra ponner hac a gonséquance, e zou ur pehet marvel. N'en dai quet neoah ur pehet marvel conz ag un dra publiq hac hanauet guet en ol. Mæs de zougein e zou perpet a velimeio ur gonli pehani e hum chairrebai prontoh, pe ne vehai quet refresquet; liès memb un dra hanauet én ur hartér, ne vai quet én ur hartér aral; ha mar dizolet un dra a gonséquance, pehani e vai cuhet pe ne vai quet hanauet guet paud a dud, hemb ne hoès ræzon er bet de gonz a nehou, hui e gommettur pehet marvel. *Er goal gonzerion ne yeint jamæs d'en Nean*, é mé S. Paul.

Er-re e cheleu guet plijadur goal gonz, e zou quer cablus, ha marcé cablussoh eid er goal gonzer. Rac ne vehai quet goal gonzet pe ne vehai quet chelenet. Petra vou enta ag un tad, ag ur vam, ag es véstr, ag er-re en dès droæd de gommandein, mar lausquant er ré-ral de oal gonz dirac-t'ai: rac, e-mé S. Paul, *n'en dai quet hemb quin er-ré e ra en droug e vérill er marhue* eternel, *mæs ehué er-ré e gousantt d'en droug*.

A pe gleuet goal gonz, ha ma hoès un tamiq otorite benac drès er goal gonzer, groeit tehou tauein. Ma ne hoès berh er het ar nehou, assaiet dihuên er-re e zecrier, pé hum dènn ag er gompagnoneah, (mar permet deoh hou tevær), pe di coeit ur mio trist ha fachet boud obliget de gleuet treu el-cé. Mæs ma n'eéllet na sorti ag er gompagnoneah nac arrest er goal gonzereah, recommandet hou caloo de Zoué, occupet hou speret guet ur urionne ter-

tihl benac, ha contiruet hou labour. Diboallet ne vehai er meh hou talbehaiér sort compagnoneaheu-zé.

Anfin coustéet e goustou, red-é reparein er goal gonzereah. Mæs penaus arrest ur gonz e rid er bartér, hac e gresq dre guemeot bêg ma pass? Penaus laquad er re-ral d'ou dont quemênd a istim èl ou doai quênt, eid en hani e hoès décriet? Me ounir é ma ret hum zislaret a pe vai é gueu é vai bet goal gonzet : mæs mar dai guir er peh e hoès laret, n'en dès quet moyand teoh hum zislaret, rac ur gueu vehu quement-cé; ha S. Paul e lar : *Nen dai quet permettet gobér un droug, eit ma harrshuou ur vat.* Penaus enta gobér! Mar dai hoah fresq er bléss e hoes groeit, avoueet dirac ol er-re en dès hou cleuet, ee e hoès fal hroeit é tizolein defanteu hou Nessan, en e hoes quæ a guemênt-cé, hac en ou fedet d'ancoehad er peh e hoes laret. Mæs mar e hoès leh de gredein e ma deja ancoehheit, ne gonseillan quet deoh gober er reparation er fæçon-zé, guet eun ne refresquebeoh er gouli : hum goutantet nezé á laret ag en hani e hoès decriet, toui er vad e ouiet a nehou : rac neu dès den ne gaver ur vat benac de laret a nehou : reit t-hou é peb occasion merchen a istim hac a respét, dihuennet-ean e gurionné a pe gleuehait goal gonz a nehou : rantet chervige dehou a pe gavehait en tu, pedet Doué eit-t'ou, etc.

Mæs mar en déstênnet hou coal gonzereah de gonsequance eid en hani e hoès decriet, obliget-oh de reparein eo domage. Par exampl, hui e ra laquad er mæz ur servitour, rac ma hoès laret é ma ur goal beh guet é dead, pe n'en dai quet sur a zoure... hui e ra d'ur gounidêq coll é ouvideu, rac ma hoès laret é ma fal e labour... hui e lar ag ur mecherour é tiscouli en treu ha ne ra nitra a fæ-

çon.... ag ur marhadour é ma un affronter, n'en doi quet mad é varhadoureah, etc... Diarbèn er péh e hoès laret, dén ne fi mui én-ai; nitra ne gavant de ounid : hui e zou caus. N'en dai quet erhoalh teoh hum affligein dirac Doue, covessad, goulèn pardon; red-é opèn gobér réparation.

Mæs petra e larehèmb-ni d'er-ré e zicoar er-ré varhue eit goalénnein ou buhé treméaet ha gobér ou frocæs; ag er ré é laq tud youanq idan en treid, hac e ra dehai manquein ou chanche; ag er ré e danl ou velim ar en dud a Ilis hac e vir doh-t'ai a obér quasi nitra a vad én ur Barræs? Penaus vou d'er-ré-zé reparein en droug e rant? Par exampl, ur Belég en devezai miret doh hillein a behed eu en un hanton; en devezai cunvertisset hillein a beheríon : mæs couchet qou un taul tead ar nehou : ha bremen quasi den n'en dès confiance én-on, etc. Pihue e rescondou ag er 'vad en devezai grneit ag en drong en devezai miret, ag en meanneu en devezai secouret de hum salvein? Pihue? En hani en dès ean decriet. N'en don quet souhet gonde quemènt-cé mar lar er Speret-Santel : *Er goal gonzér e zou abomination en ol dud.*

A p'en dai quen diæz cé reparein er goal gonzereah, laquamb hon ol sonrci d'éhuebad doh hur honzen, eit ne larehèmb jamæs ur guir inemp d'hun Nessan, meid él me carhèmb ma vehai laret a hanamb hun hunan. I aramb liès ér Zoué guet er Profæt David : *Men Doué, laquett ur oard ar mem bég, hac un ilhué ar men divéz : ne bermettet quet ma hum abusou me halon guet conzeu péré hou c'offance.* Chongeamb erhad én hun péhedenni, ha n'hur bou quet amzér de chongeal é ré hun Nessan.

## *Er Gueyér.*

*Ne laret quet gueu*, é-mé er Speret-Santel, *rac en acustumance-zé n'en dai quet mat*. Er gueu e zou ur gonz pé ur sign contrel d'er peh e chonget, guet intantion de drompein. Me lar, *contrel d'er péh e chonget :* rac conz inemp d'er urionné guet er greden e vai güir er peh e larér, n'en dai quet laret gueu, mæs hum drompein. Me lar hoah, *huet intantion de drompein :* rac laret piqueol daufènneu, marveilleu e ouyer erhad ne veint quet credet guet hanni, n'en dai quet ur gueu.

Bout-çou tri sort gueu : 1°. Ur gueu e ra næz, pé domage, pe poen. 2°. Ur gueu eit hoarhein, eit bourdal. 3°. Ur gueu eit gobér plijadur de unan-benac hemb gobér poen d'un aral, pé e larér eit hum denn a affær. En eu zehueban n'eq dint quet liès-mat pehedeu marvel, penaus-benac m'en dint perpet pehet.

1°. N'en dai jamæs permettet laret gueu ne vern é péh occasion nac é péh affær. Ur gueu e zou un droug a nehou e hunan ; hac er peh zou un droug a nehou e hunan, e zou dihuènnet perpet hac e peb occasion. Naren, é me S. Augustin, en digaréeu e glasquer eid escusein er gueuyer, e zou ol faus. Hac e vehai possibl tènnein ol er-ré daunet ag en ihuern, ha salvein ol en dud guet ur gueu dister, ne vehai quet permettet el laret. N'en dai quet enta permettet laret gueu eit miret a vout noæzet, eit miret doh brud, eit sauvein hur buhé, eit sauvein ur hroaidur e vehai prest de vei huel hemb Badiènt. Rac én un occasion él-cé ne vehai quet permettet gobér ur faute inemp d'er burtæt ; ne vehai quet enta permettet ebuè gobér ur faut inemp d'er urion-

né ; ha gùel vehai ma tehai ol er bed de vout collet, eit ma vehai offancet Doué dré en distérran péhet.

2°. Ur gueu e ra poén vras d'en Nessan, pé e ra domage vras dehou en é vuhé, pé én é inour, pé én é zanne, pe en e gredèn (en e Fe), e zou ur péhat marvel : rac er gueu-zé e zou inemp d'er urionné, inemp d'er justice ha d'er charité deliet d'en Nessan. Rac-ce e lar er Profæt David : *Doué a gollou ol er-ré e lar gueuyér* èl-ce, rac *ur-bég gueuyad a lah en inean*, e-me er Speret-Santel El-ce er-ré e ansaign espres un dra benac inemp d'er Fé, inemp de Lezèn Doue pé d'Ansaignemanteu en Ilis, (guæd e gaver ag er sort Doctoret-cé er er Mæzeu) ; er-re e annonce espres faus Miracleu, faus indulgeanceu : er-re e uerh pé e ansaign Pedènneu, Oræzoneu guet pére ne varhuer jamæs hemb Covezion : er-re e lar espres é Covezion en ou dès groeit ur péhet enorm benac, n'on dès quet groeit én effæd, eit m'ou lausquou ou Hovezour d'obér ur Govezion general : er-re e zeguis quemènd ur péhet bras benac, ma rant de gredein n'en dai meit veniel, etc. Ol er-ré zé e ra ur pehet marvel, ha guhavé ur sacrilege.

3°. Er bræzeu, en troyèlleu, er honzeu doubl, a zeu antand, a bere en hum cherviger eit hum dènnein a brèss, e zon ehué gueuyér : rac laret gueu-é rein de gredein èl-guir un dra e ouier e zou faus ; ha ne hum chervigér a droyèlleu, a gonzeu a zeu antand, namait eit quemènt-cé. Ehué en Ilis en dès condannet er-ré e ansaignai é hoai permettet bræzein ha bout doubl a pe oai necessær pé profitabl quemènt-ce eit conservein er vuhé, pe en inour, pé en dané, pé aveid un æsr mat benac, etc Ne laran quet é vér obliget de zisclæriein perpet ha de

laret ol er pêh zou gùir : dangerus vehai memb quemènt cé pe vehai ret el laret de guemènt hanni er gonlèn. A pe vehait neoah interroget é Justice pé guet tud pére en dès droæd d'hou ç'interrogein, obliget-oh neze de laret simpl ba næt er urionné èl m'he hanàuet. Mæs mar doh interroget guet tud de bète ne jauge quet dohoh disclærein hou ç'affærieu pe ré hou Nessan, distroeit er parlant ar un dra aral, eit rein dehai d'antand ne fal quet deoh rescond, ha ne jauge quet doh-t'ai hou c'interrogein. Me ouair é ma diæz quemènt-cé a pe vér interroget guet tud a galité : mæs gùel vehai neoah laret gronce : *Er péh e oulennèt, n'en dai quet m'affær*, pe *n'en don quet obliget de rescond* .. hac é tehehènt-int hum iszronguein, eit ou zrompein hac offancein Doue dre en disterran gueu.

4°. Mêlein unan-benac mui eit ne veritt, e zou ehué ur gueu hac-ur pehet. Rac hui en tromp dré m'en douguet de gredein en en dès parfætioneu n'en dès quet en effæd, hac en istimet, durand m'en dispriset én hou calon. Me ouair n'en dai quet permettet disprisein hanni : mæs bout-çou quêmb itré rantein de beb-unan en inour e zou deliet tehou, hac en antretenein én é vinceu dre velationeu faus.

5°. En hipocrisi e zou ehue ur gueu. Rac un hipocrit e assai laquad de gredein e ma gùel eit n'en dai, ha dré-ze ean e glasq trompein en dud, ha memb en Eutru Doué, pe vehai possibl. Er charité e zihuèn dohemb a ziscoein hun defauteu dirac er-ré-ral, guet eun a on scandalisein : mæs er sincerité hac en humilité e zihuèn ehué dohemb a glasq passein eit gùel eit n'en domb.

Ne laquamb enta jamæs fausoni er bet én hur honzeu, eit n'en d'on quet hur Salvér léh d'obér

demh er rebræche e rai d'er Juivet : *Perac ne hanàuet hui me langage, é-m'ean? Rac n'eëllet quet cheleuet me honzeu. Er goal-speret e zou hou tad, ha hui e fal deoh gobér er péh e blige tehou.... A pe lar gueu, ean e gonz revé é vecher, rac m'en dai gueuyad ha tad er gueuyér.* É peb occasion dihoal-lamb doh er gueuyer, avèl er Roué santel David : *Laret e mès men guir, é-m'ean, me zihoallou quet sourci é peb occasion, ect ne béhein jamæs dré me zead.* (Deinet er Chapistr XXX, Parti III ag er Vuhé devod.)

Doué dre en eihvet Gourhæmèn e ordrén d'emb : 1°. Carein er *wrionné*, ha bout perpet gùirion. 2°. A pe vehemb interroget e Justice, laret er urionne sclær ha splann. 3° Dihoal doh en ol pehedeu hun nès expliquet amen. 4°. Jugein mad a actioneu hun Nessan a guemènt ma heellamb : rac mar dai splann en drong ha n'ellér en escusein é mod er bet, n'en dai quet possibl jugein ne beh quet.

---

ARTICL IX.

## *Ag en nàuvet Gourhæmèn.*

En œvr ag er hiq ne zezirei,
Meit gnet pried, pe é pehei.

Doué dré en nàuvet Gourhæmèn e zihuèn en dezir memb ag en actioneu dishonest péré zou dihuènnet dre en huehvet Gourhæmèn.

Doué e tihuèn en actioneu dishonest, en dès ebue dihuènnet en dezir ag en actioneu-zé : mæs èl ma ta d'ul lod vat credein é vènt divlam durand n'ou dai quet groeit en droug ou davai deziret, Doué en dès groeit er Ourhæmèn esprès eit con-

dannein er fal zezirieu; ha penaus-benac n'en dai conzet meid ag en dezirieu dishonest, rac m'en dai ér poénd-cé é ma douguettan mab-dén de hum escusein, Doué e zihuèn neoah er fal zezirieu e général; rac en dezir e gomprèn er volanté d'obér en action, ha Jesus-Chrouist e lar é ma *ag er galon é ta en actioneulous, er multr, el laironci*, etc.

Me ouair peuaus er fal chongeu de béré ne ramb quet occasion dré hur goal, ha doh pére é resistamb guet donger ha caz doh-t'ai, e gresq hur meriteu dirac Doué é leh boud ur péhet. Mæs mar domb cablus : 1°. A pe ramb a hur vat ha libr volanté occasion d'er fal chongeu, a pe ne resistamb quet doh-t'ai quentehel mou santamb; 2° a pe gousantamb tebai; 3° a pe hum arrestamb guet-t'ai guet plijadur, penaus-benac ne gousantamb quet : péh ræzon hur behai-ni de gredein ne behamb guet dré er fal zezirieu, a p'en dint ur gousantemant ag er volante d'ur fal action? Bac-cé é lar hur Salvèr : *En hani e seèll ur voès guet ur fal zezir, en dès deja commettet er péhet én é galon.* El m'hun nès deja expliquet en treu-zé én articl ag er baillardiab, me hum arrestehèmb quet davantage.

Douedré er Ourhæmèn-men e ordrén demb distag hur balon doh en treu crouet, mortifiein en inclinatinneu ag er hiq, ha gobér brizél d'er væn curiosité.

## Articl X.

### *Ag en decvet Gourhæmèn.*

Mad ar en doar ne hoantei,
Eu t'he poud ean dré dromperi.

Doué dré er Ourhæmèn-zé e zihuèn dohemb a

zezirein madeu hun Nessan, meit-hac ean vehai eit hur boud iot dré voyandeu just ha permettet.

Pehein e rér inemp d'er Ourhæmenzé, a pe zonguér ivi d'en Nessan, a gaus d'é gommodité, d'é zanné ha d'é avantageu aral : a pe zezirér hum æzein diar é goust, el er varhadision péré e zezir ma vou quêrteri eit gùerhein gùel ou marhadoureah; er ré e zezir ma vou brizel eit ou doud en tu de laireah hemb eun a vout punisset; er-ré e zezir er marhue d'ou zad eit ou dout ou danné, etc.

Mæs n'en dai quet ur pehet dezirein madeu hun Nessan eit ur boud int dre voyandeu just ha permettet, a p'en devai hoand de hum zizobér a nehai. Dræ er ræzon-zé é ma permettet gùerhein, prenein, traliquein.... Me lar, *a p'en devai hoand de hum zizobér*.. rac n'en dai quet ræzonabl dezirein un dra e fal d'hun Nessan goarn : quement-cé e vehai dezirein ma hum ziæzeh a eit hun æzein, ha dezirein d'un aral er peh ne garehêmb quet ma vehai deziret temb. N'en dès enta meid en hoand en dehai hun Nessan de hum zizobér ag é dra, e rantt legitim en dezir aur behai-ni d'hur boud ean.

Doué dré er Ourhæmèn-ze e ordrén demb reglein hun ol dezireu reve é volanté; resistein doh er malheurus inclination hun nès de glasq perpet hur houtantemant, hur hommodite, hun æzemant, etc. Quemènt-cé zou pèn-caus temb de dorrein Gourhæmenen Doué, ha ne vou meid é feahein hur goal inclinationeu, é spécial hun teiche mignon, é beèllehemb hum viret a behein hac a vout dannet. Henneh é er gùir hend en dès ansaignet temb Jesus-Chrouist, haç er-ré e guemer un aral, e zou én danger bras a fari.

## CHAPISTR IV.

*Cheleut en Ilis.*

N'ABOEISSAMB de Zoué èl ma faut, nameid a pe sèntamb doh en Ilis. Obliget-omb enta de oud ha de oarn Gourhæmeneu en Ilis. Rac Jesus-Chrouist en dès reit tehi, de larèt-é, d'er-ré guettan ag er Vugulion spirituel en des choæget eit he goarn hac hé bondui, er bouvoer d'ober Gourhæmeneu, hac e ordrén demb sèntein doh-t'uidan boen a vout seèllet èl Payannet. Ni e gaver Scritur santel euen des en Apostolet excelset er bouvoër-ze er Honcil a Jerusalem; hac ou honzeu e ra splann d'antand é hoai er Speret-Santel e gonzai dre ou guêneu. Hon Tad santel er Pab hac en Escobet, pere e zalh leh ha carg en Apostolet, en des excelset er memb pouvoér er Honcilleu general ha particulher. En assambléyeu-ze é ma bet groeit en darn muyan a Gourhæmeneu en Ilis. Mæs èl ma vehai rai hir ou expliquein ol (rac bout çou eit peb stad ha peb condition), ne gouzehemb meid ag er-ré e oblige en ol Fidelet. N'en dès meit huéh comprênet ér Guerzen-men :

1. Santeñ ol er Gouilieu
   Ordrénet, èl er S. heu.
2. Sol ha Gou l cleu en Overen,
   El ma teli peb guir Grechén.
3. The bebedeu e govessei
   Ur ueh er blæ, ma ne rès mui.

4. T'he Dad Salvér e receuei
Peb Pasq humplan ma heëllei.
5. Er Hoaris, er Hortualeu
A yuoei hac er Vigilieu.
6. D'er Sadourn ha d'er Gùinér
E ma Vigil é peb amzér.

En Gourhæmeneu-zé consideret erhad e regi d'er Fidelet pegource ha penaus e tehant miret Gourhæmeneu Doue. Rac, 1°. Obliget-omb de refresquein liès én hun isprit er chonge a vadelaheu Doue en hur hevir; de lusquein hur chalon trema en Nean dré en dezir ag er vuhé eternel; de gonsiderein gloër er Sant er Baraouis, èl ur voéh péhani e lar demb hemb cèss quemér scùir ar nehai ha quêrhet ar ou fazeu; de drugaricad Doue ag er victuerieu ou idès donguet dré bræcen hac én é Hanhue. Eit hun doug de hum aquittein ag on deværieu-ze en en dès en Ilis instituet er Goulieu.

2°. El Lezèn naturel ha Gourhæmeneu Doué hun oblige de rantein a speret hac a gorv d'hur Hrouéour en inour hac en ubeissance e zou deliet dehou èl d'er Mæstr general drès quemènt tra zou; de santefiein un de peb suhun, eid en impléein de chervige Doue: eit n'hur hezai quet ancoéheit en obligation-zé e command temb en Ilis assistein én Overèn d'er Sulieu ha d'er Goulieu miret.

3°. Obliget-omb, eit bihuein e græce Doué, de nættat hun inean ag er pèhedeu marvel e vellehemb hur bout commettet, ha d'hé maguein guet er bara a vuhé en dès lausquet hur Salver guenemb er Sacremand ag en Autær. Eit ne vezèmb quet bet lisidant d'accomplissein en obligationeu-ze, é hordrén demb en Ilis covessad ha communiein ur uéh ér

blæ d'er bihannan, hac é regl demb en amzér d'er gobér.

4°. Obliget-omb de gastiein hur horv; d'er hontraignein de sèntein doh en isprit; de ynnein guhave, revé ma larai hur Salver d'er Farisiennet en en devai é Zisciplet yunet goudé é Asçansion Eit n'hur bezai quet chairret hun deulagad ar en obligationeu-ze, e commaud temb en Ilis yuoein ha gobér vigil de certæn deieu.

Er Ourhæmén péhani e ordrén payein en deangueu, hac en hani e zibuèn a obér æredeu durand en Avènd hac er Hoaris, e zou ehué hanàuet guet en ol; mæs en ihue Ourhæmen-zé n'obligeant quet en ol Fidelet: rac er-ré n'ou dès quet a zoar-labour, e zou exant a bayein deaug; ha n'en dai quet permettetoh d'er-ré en dès groeit rô a nerhtæt, diméein en un amzér arat, eid en hani dibuènnet dré en Ilis.

---

### Articl I.

### *Ag er guettan a Ourhœmeneu en Ilis.*

Santefi ol er Gouilieu
Ordrénet, él er Sulieu.

En Ilis dré er Ourhæmèn-zé e ordrén d'hé bugalé santefiein er Gouilieu miret, él ma santefiant er Sulieu; de laret é, lausquein en déieu-zé peb sort labourieu terrién, (hum viret drès peb tra a béhein): ou impleein de chervige Doué èl er Sulieu, hac antréein ér santimanteu en dès bet en Ilis é hinstituein peb Gouil. (Leinet eu explication ag en dairved a Ourhæmeneu Doue, ha hui a gavou penaus é tehet santefiein er Gouilieu.)

Ul lod vod ag er Gouilieu e oarnamb, e zou bet institiet dré en Apostolet. Er re-ral e zou bet institiet a oude. Peb Escob en dès er bouvoer d'instituein ré nehué én e Escopti, a pe uel e vai profitabl quemènt-ce eit gloër en Eutru-Doué ha santefication er Fidelet : hac obliget-omb, ne vern mèn-é, de viret er Gouilieu e oarner el leh ma hum gavamb.

Lod ag er Gouilieu e zou bet instituet eid inourein ér Misterieu a hur Religion; lod eid inourein memoër er Uerjès glorius Vari; lod aral eid inourein triomfl er Sænt é gloer en Eutru-Doué. Eid antréein en deieu-ze e santimanteu hur Mam santel en Ilis, red e meditein er Mister e mouler, pé hubé er Sænt a bére e rer memoer; trugaricad Doué ag er græceu en dès reit tehai; quemer er resolution de guèrhet ar ou fazeu, ha hum laquad idan ou frotection. Guet en instruction e yan de rein deoh ar er Gouilieu principallan, he vehait quet amt arrasset ei goud petra e oulèn gueneoh en Ilis én déieu santel zé.

---

## *INSTRUCTION ar el Ideu principallan e oarn en Ilis.*

### EN AVÈND.

En guir-men *Avènd* e senéfi Donnedigueah. En Ilis e hanàu tair Donnedigueah a Jesus-Chrouist. Er guettan e zou en hani ag é Incarnation, a p'en des hum hroeit dén aveid omb itre digosté er Uérjès, hi m'en dai deit de chom e mesq en dud. En eil e zou en hani e ra bamde en ineanneu, a pe zisquèn én-ai dré é hræce, pe eit ou hoovertissein mar dint é goal stad, pé eit cresquein ou meriteu mar

dint é stad vat. En dairved e vou en achémaod ag er bed, a pe zei de jugein er-ré vihue hac er-ré varhue. En Ilis durand eo amzér santel ag eo Avènd e avertiss he bugale : 1°. De gonsiderein en doliér bras ou doar ma vezai dert Jesus-Chrouist d'ou zèneio a visèr, ha d'en tragairicad ag er græcco en dès meritet tehai dre e Incarnation ; 2°. De laquad ol ou spi de brofitein ag er græceo-zé, ha de veritein ma rei Jesus-Chrouist é zamurance en ou halon ; 3°. De hum breparein guet un dougeance santel de zacor coott dehou un de ag ol ou chongeu, coozeu, æyren hac omissioneu.

En Avènd e had pedair suhun eit represantein demb er puar-mil vlæ tremenet a oude er hommancemand ag er béd, beèd en amzer ma-tis hur Salver ar eo doar. Guharal er Fidelet e yunai en Avènd just èl er Hoaris; hac en Orlemanteo violet a béré en hum chervige hoah en Ilis durand en amzér-zé, e zegass chonge temb é tehamb er seèllet èl uo amzér a benigèn. En effæd, eit hum avertissein d'ober penigen, e leinér demb en Offiœu ag en Avènd en instructioneu e rai S. Yehan er Badéour d'er Juivet, eit ou disposein dia ur guir bénigèn de receu Jesus-Chrouist; hac ag er hettan Sul é leinér en Overèn en Aviél ag er Jugemant general, eit discoein peh quen terribl vou é zehuehan Donnedigueah eid er-ré n'ou dou quet prezet profitteio ag er guettan. Penous-benac en Ilis ne regl hinihue d'hé bugale sort penigèn er bet d'ober durand en amzer santel-zé, hé intantion-e ocoah ma pratiqueiot muyan e celleint a ævreu mat; ma reint ur mortification benac; ma renoncieint d'ou inclinationeu ; ma peèlleint guet sourci doh en occasioneu a béhet, etc. (Mar doh er stad d'ou

poud ul livr a Officeu en Ilis én ul langage e antandet, me conseil deoh hou poud unan.)

---

### NENDELÉQ.

*Er bempèt déar-n'huguènt a vis en Avènd.*

Er guir *Nendeléq* e senéfi Gannedigueh. En Ilis e banàu tair Gannedigueah a Jesus-Chrouist. Er guettan e zou é Gannedigueah eternel, dre behani e ma angeandret ag e Dad a ol éternité. En eil e zou e Gannedigueah tamporel, é Bethelem; hac en dairved e zou e Gannedigueah spirituel en hun ineanneu. Eid inourein en tair Gannedigueah-cé é lar er Velean tair Overen de Nendeléq. En Overen greis-noz e hinourér Gannedigueah tamporel Jesus-Chrouist, pehani, dré er guirieu ag er Gonsecration e vai laqueit ar en Autær d'er hource m'el laquas er Ueriès ar un nebediq plous e Bethelem: red-é neze adorein Jesus-Chrouist gannet én ur breu é creis er vrassan peuranté, dre garanté aveid omb. En Overèn ardro goleu-de e réi mémoer ag er momand heurus-hont ma hannonças un Æl d'er Vugulion é hoai gannet Jesus-Chrouist; hac mourein e rer neze Gannedigueah spirituel hur Salver é caloneu en dud just. Eid assistein en Overèn-zé guet devotion, red-é hum joentein a speret guet er Vugulion, pere e adoras Jesus-Chrouist nehué gannet, ha guet en Ælet, peré e annonças e Gannedigueah d'en dud dre er Hantiq caër men: *Gloria in excelsis Deo*, etc. *Gloër de Zoué é lein en Nean, ha peah d'en dud a volunté vad ar en douar...* En dairved Overèn é leinér er hommancemand ag en Aviel revé S. Yehan, péhani e gonz splann a

Gannedigueah éternel hur Salvér; rac-cé nitra ne vir a laret é binourer neze é Gannedigueah divin, dre behani é ma angéandret ag en Tad a ol éternité. Eid assistein én Overèn-ze guet er santimanteu a recommand en Ilis, red-e hum joentein a speret guet en Ælet hac er Sænt, pere e ador Mab Done en Nean, peré en trugairica ag er græceu en dès reit d'en dud, ha péré, reve S Paul, en adoras a guenteh èl ma hoai gannet. Un dra vad-e assistein én tair Overèn-zo, penaus-benac ne vér quet obliget. Guharal en Ilis e bermettai d'er Velean laret istroh eid un Overèn d'er Gouilieu bras; rac ne vehai quet bet possibl d'en ol Fidelet assistein pe n'en devezai peb Belég laret meid unan. Rac-cé en tair Overèn e laror hoah de Nendelêq, e zou ur merche ag un usage pratiquet guharal ér Grechéneah.

Jesus-Chrouist dré er circonstanceu ag e Gannedigueah e ra demb Leçonnieu caër. Gannet-é ú voyage, de greis-noz, en ur hreu, ér vrassan penrante, én un amzer yein, cri ha calet, etc. Ean hun desq enta : 1° de voud aboeissant, humbl, ha de hum gonsiderein èl perhinderion ar en doar; 2°. de garein er beurante, de zisprisein er madeu hac en inonrieu; 3°. de garein er souffranceu, ha de feahein en inclination malheurus hun nes de glasq attàu hun æzemant hac hur satisfaction. En un antréein er bed nan en des groeit brizel d'en orgueil, d'er vanité, d'en ambition, d'er væn curiosité ha d'er goal inclinationeu ag en natur corromplet, eit hun desquein de zisprisein er péh e istim er bed, ha de garein er peh e zispris er bed. Er-ré n yai de Vethleem d'en adorein, ne gleuènt guet-t'ou guir er liet : mæs e stad peur ha truheus, e zareu, é huannadeu e oai quel liès a voeh peré e larai deja

d'en ol : *Mar fal deoh boud a men Disciplet, renonciet deoh hou çhunan, quemèret hou croes ha hèliet mé.* Er momand ma hinour en Ilis er Mistèr a gé Gannedigueah, ean e brepar hoah græceu spécial d'en ol Grechénion. Mæs èl n'en dès quet paud e hum laq er stad d'ou receu, ha ma hès memb hilleih e ra ag en noz-ze un noz a zebauche hac a libertinage, er græceu-zé e vai dispartiet guet aboodance itré en neannen devod pére e brepar en hou halon un damurance pur ha santel d'un Doue deit de vout croaidur die garanté aveid omb. (Leinet er Figur VII a Histoër en Testamand nebué.)

---

GOUIL S. STEVAN.

En huéhvet dé ar-n'uguênt a vis en Avènd.
(*Leinet er Figur LXVII ag en Testamand nehué*)

---

GOUIL S. YEHAN EN AVIELOUR.

Er seihvet dé ar-n'uguênt ag en Avènd
(*Leinet er Figur IV ag en Testamand nehué.*)

---

GOUIL ER SÆNT INNOÇANDET.

En eihvet dé ar-n'uguênt ag en Avènd.
(*Leinet er Figur XII ag en Testamand nehué.*)

---

CIRCONCISION JESUS-CHROUIST.

Er hettan de a vis Guênvèr

Doué eit difforh er bobl Juiv doh en ol pobleu aral dré er merche ag en Aliance en doai groeit guet Abraham, en doai ordrénet tehai rein er Circon-

cision d'er haotret en eibvet dé goudé ou ganedigueah. Er Circoncision e nai ur ceremoni gloæsus ha mehus, hac ur merche é tamb er béd cablus ag er pehet Originel. Hur Salver ne oai quet obliget d'el Lezèn-zé; rac dré ma hoai er santeleah memb, e'en doai pehet er bet d'effacein. Neoah él ma hoai deit d'aquittein er hoén deliet d'hur péhedeu, a béré en doai hum garguet, ean e hum laquas ér memb rang guet er beherion, eit rein demb un exampl ag er vrassan humilité; hac eit siellein er garanté infini en doai aveid omb, ean e gommanças a nezé scuillein lod ag é Oaid, é-tretant ma vezai deit en amzér d'er seuil tout beéd en dehuehan tapén, eit payein hur rauçon. Reit oai bet tehou nezé en Hanhue a JESUS pehani e senefi SALVÉR, reve m'en doai en Æl annoncet d'er Uerhès; rac ma tai ar en doar eit hur salvein. En Hanhue a Jesus e zou quer bras, *ma teli*, é-mé S. Paul, *quement hanni zou én Nean, ar en doar, hac en ihuorn stouyein ar é zeulin d'en Hanhue a Jesus.* N'er prononcet enta meit guet attantion, respèt ha devotion.

Tri tra e recommand temb en Ilis en de-men eit comançe erhad er blæ. 1°. Hum offrein antieremant de Zoue guet Jesus-Chrouist, eit ma vehèmb gredus d'er chervige beéd er fin a hur buhé. 2°. Gober én hur halon ur Circoncision spirituel en ur ziouriennein a nehi en ol teichen hac inclinationeu e zisplige de Zoue. 3°. Renehueein er promessen a hur Badiend. Henneh é en donné-mad ag er blæ nehué e oulèn Doué guenemb. Dihoallamb drès peb tra a bassein en dé e visiteia hur hærènt hac hun amiet, él m'en dai er mod é mesq en dud ag er bed. Custum miserabl, pehani e dènn de hilleih a behedeu. Groamb ehue er reflexion-

men : paud a vlæyen hun nès commancet hac achibuet; ha ni zou guel hinihue eit ne oemb dec vlæ çou, uguênt vlæ, hanter-bant vlæ çou? Tostad e ramb bamde d'er marhue... Ha ni e uelou er blæmen é hachihue? Pe vezèmb marhuet er blæ treménet, e peb stad é vezèmb-ni comparisset dirac Doue?... (Leinet er Figur IX ag en Testamand nehué.)

---

### GOUIL ER ROUEET,

En huéhvet dé a vis Guênvèr.

En dé-men e zou hanhuet *Gouil er Rouéet*, rag ma tas d'er memb de tri Roue a zoh er sau-heaul de Vethelem, eid adorein hur Salvér. Aparisseis e ras tehai én ou bro ur Steren pehani ou honduyas bet-ha Jerusalem. Inou er Brincet ag er Velean e zisclærias tehai e hoai e Bethelem e tehai gannein er Messi, reve er Brofætet. Ind e yas enta de Vethelem doh er splander ag er memb Sterèn, hac e gavas inou én ur hreu Jesus guet er Uerhès ha S. Jozeb. Ind en adoras hac e offras tehou eur, ançans ha mirrh. Dre en eur ind en hanàuai eit ou Roue; dré en ançans, ind en hanàuai eit ou Doué, ha dre er mirrh ind e hanauai é hoai den. Eit ne vezènt quet oueit de zacor contt d'en tyrant Herod ag er peh ou doai guelet, un Æl ou avertissas de retourn d'ou bro dre un hènd aral. En Ilis e inour d'el Ind bras-men tri Mister, dré béré en en dès Jesus-Chrouist commancet discoein e hloer d'en dud. 1°. Adoration en tri Roué, pére zou bet erzé guettan Payannet en dès galhuet d'er Fe; ha guet péré e homb bet ehue galhuet d'en hanavedigueah a

Zoué. (Leinet er Figur X ag en Testamand nehué.) 2°. Badiènd hun Salvér dré zeourn S. Yehàn ér rivièr e Jourdæn, de dregont vlæ goudé. (Figur XIV ag en Testamand nehué) 3°. É guettan Miracl, a pe changeas deur é gùin én æredeu é Cana. (Figur XVI ag en Testamand nehué.)

Eid antréein é santimanteu hur Mam santel en Ilis, ni e zeli trugarricad Doué en dout hur galhuet dré é visericord hemb quin de vont Crechenion a Bayannet ma hoai hun tud én hur raug; durand m'en dès dré un effæd ag é justice abandonnet er Juivet hac ul lod vad aral d'on dalledigueah. Damb él en tri Roué d'adorein Jesus-Chrouist : offramb tehou en eur ag ur garanté pur ha sincèr; en ançans ag un devotion gredus ha courajus, hac er myrrh ag er mortification a hur goal inclinationeu. Mar hun nès commodité, groamb ur presant benac d'er beurerion; ha pedamb Doué de rein sclærder ha secour d'er-ré zou é goal stad, eit hanàuein ou dalledigueah ha distroein dob-t'ou a nir galon. Dihoallamb a hum abandonnein de certæn divertissemànteu otoriset dré gustumeu er bed. É contrel. cheleuamb boeh hun Doué pehani hun avertiss, avèl en tri Roué-hont, de retourn d'hur bro (d'en Nean) dré un hènd aral contrel d'en hani e guemér en dud ag er bed; me antand un hend contrel d'en hani ag er pehet, ar béhani é ma en diaul é spial dohemb eit hor holl.

---

PURIFICATION ER DÉRIÈS.

En eil dé a vis Huavrèr.

Doué eit lausquein guet er Bobl Juiv ur merche

ag er Miracl en doai groeit én ou andræd doh ou delivrein ag en Egypt durand ma cassai un Æl eit laquad d'er marhue bugalé cohan en Egyptiennet, e ordreinas dehai offrein dehou er mab cohan a bep famill deu uguênt de arlerh gannedigueah, hac er prenein goude dre en offrand a certæn lonnet. Er memb Lezèn e zihuénnai doh er merhet a antreein en Tampl qoênt deu uguênt de a oudé ou gullevoud, mar boai ur pautr, ha quênt puar-uguênt dé mar boai ur verh ou doai bet: hac arlerh en amzer-zé e boent obliget de hum bresantein én Tampl eit hum burifiein. Er ceremoni zé e oai ur merche é ma cablus ha criminel mab-dén qiênt ma ta ei bed, a gaus de bebet hur hettan tad Adam. Æz é de uélet ne oai quet dalhet er Uériés santel d'er Lezèu-ze; rac biscoah ne oai bet couciet dré er pehet; hac er frch divin hi doai douguet itre hé digoste, n'en doai groeit meit rantein hé furtæt caerroh ha parfættoh. Hi e hum bresantas neoah èl er merhet aral, eit hum burifiein, eit rein demb un exampl a humilité, hac hun désquein d'aboeissein de Ourhæmeneu Doue ha de ré en Ilis, hemb clasq escus na digare. Ha hue-é el Lid-zé *Chandelour*, a gars d'er goleu e zouguér ér Prehesion en des en Ilis instituet en dé-zé, eit represantein er voyage e ras er Uerïes santel é monet d'en Tampl guet hé Mab Jesus itre hé divréh. Er goleu zé e represant hur Salver, pehani zou sclærder er béd, reve conzeu un den santel hanhuet Simeon, pehani dié un inspiration a ziar-lué e oai deit d'en Tampl ér momant-hont, guet un intanvès devod hanhuet Anna, hac en hanauas eid er Messi.

Eid antreein e santimanteu en Ilis, ni e zeli en de-ce, 1°. Hum offrein de Zoue e sacrifice guet

Jesus-Chronist, eit ma vehemb perpet gredus d'obér é volanté. 2°. Purifiein hun inean non pas ag er pehet marvel hemb quin, mæs memb ag en ol inclinationeu d'er pehet veniel. 3°. Quemer scùir ar er grèd en dou Simeon de receu Jesus-Chronist itié é zivreh : ha desquein guet Anna er Brofætès pratiquein peb sort œvreu mat. 4°. Hum laquàd idan protection er Ueriès, hac é fedein d'hur presantein d'he Mab Jesus, eit ma laquehemb hun ol joé ha gloër e vout tout d'en hani en dès hum reit tout avetd omb.. (Léinet er Figur XI ag eo Testamand nehue )

---

ER SEPTUAGÉSIME,

*Hac en déieu oral quênd er Hoaris.*

En Sul quênt Merhèr el Ludu, e zou hanhuet *Quinquagesim*, de laret-é, *hantér-hantvet*, rac ma hes en elfæl hanter-hint de a va-ze bet-ha Pâsq. En eu Sul aral-é raug henneh, e zou hanhuet *Sexagesim*, de larèt-e, *tri-uguèntvet*; ha *Septuagesim*, de laret-é, *decvet-ha-tri-uguênt*, rac ma hès ardrodec de ha tri-uguênt a va-zé bet-ba Pâsq. Eo Ilis hun avertiss él-cé a ziabeèll guet péh sourci é telemb hum breparein d'obei hur Pâsq dré ur glahar santel a hur péhedeu, dre er mortification a hur goal inclinationeu, dre ur bénigèn salvus a hur fal vuhe, eit ma beèllehemb é gurionné laret goet hur Salvér Sul er Bassion : *Pihue e cell temall deign é hon pékour*, a-pe mès reparet me fal vuhé dré er moyandeu en dès laqueit en Ilis itie men deourn? Eit rein demb el leçon-ze é quitta en Ilis a nezé bé Hantiqueu a joé, é special eo *Alleluia*, bac en hum

chervige a Orlemanteu violet, péré dré ou lihue triste zou un ansaign a bénigèn.

Mar e hoes hoah ur santimant benac a Religion, ne vou quet diæz teoh santein er chagrin e ra d'en Ilis er fal Grechénion, péré e hum abandon éo amzer-ze d'el libertinage mehussan diarbèn modeu ha custumeu pére zou ur rest a bayanuage hac a idolatri. Peb ur falleab! hum zisposein de yun ha d'ober penigèn dre er chervad, dré en debauche, dré er gourmandiss! Pihue ne gredehai é vehai permettet offancein Doue durand en déieu-zé? Ne hum abuset quet guet er hustumeu melliguet-zé, péré e bass er bed eit deværranceu honest. Mæs a pe uélehait en dud hemb Fe ha hemb Religion é monet d'en tavarneu, pé d'en assambleyeu bobançus, hum dènnet a costé pé quèret d'en Ilis eid adorein Jesus-Chrouist, eit gobér dehou Amand inourabl; hac assaiet tènnein é visericord ar-n'ah hac ar erre en offance. Hur Mam santel en Ilis eit secour hé bugalé vat de zifautein ag un tu er scandal e ra er fal Grechenion de vallarde, en dès instituet pratiqueu a zevotion pere zou streauet ar er mæzeu en al lod vad e Barræsieu. Mar eèllet, assistet en devotioneu-ze eit brassan gloër en Eutru Doué.

---

MERHÈO EL LUDU.

Er ceremoni ag el Ludu e bratiq en Ilis ér hetton dé a Goaris e andræd en ol Fidelet, ne oai pratiquet guharal nameid eid laquad é penigèn er beherion de béré e hoait ingorto rein en absolvèn de Bâsq. Larein e rér en dé ze er seih Psalm a Bénigènguet Oræzoneu aral, eit goulèn guet Doué er græce ag

ur gùir gontrition hac er remission ag er péhedeu. Beniguein e rér nezé ludu e laquer ar bèn er Fidelet, èl ul merche é ma trezet ou halon guet quæ ha glahar ag ou fauteu, hac eit degass chonge tehii é ma bet tènnet ou horveu a zoar hac é retourneint arré de zoar.

Tosteit de receu ol ludu zé guet er santimanteu a zougeance hac a benigèn an doai bet en Ninivitet guharal, a pe hum olezant a ludu eit distannein colèr en Eutru-Doué. Doh ou receu, chonget a zevet: 1°. e hoh condannet de verhuel ur ueh; 2°. é varhuehait quènd peèl; 3°. é varhuehait prestoh eit ne chonget; 4°. é varhuehait él m'ou pou bihuet; 5°. é varhuehait eit bout heurus pe malheurus durand un éternité. Profitet ag er reflexioneu-ze eid laquad e cource reihtæt en hou couscíance.

---

### ER HOARIS.

Er Hoaris e zou un amzér santel a huéh suhun ha hantér, instituet dré en Apostolet eid inourein er yun a zeu-uguênt de hac a zeu-uguênt noz e ras Jesus-Chroist én deserh hemb daibrein nac ivet, hac eit payein de Zoué en deaug ag er blæ, en ur gousacrein d'er bénigèn en eu-uguênt dé-zé, péré e ra pe-dost en decvet parti ag er blæ. En amzér santel-zé e zou, revé S. Paul, *déieu a salvediguеah*, dré ma fourniss d'er Grechénion secourieu puissant eit tènnein ar nehai misericord en Eutru-Doué, hac eit hum santefiein. Rac, 1°. neza en hum ali assambl en ol Fidelet dré er memb exerciceu a benigèn. 2°. En Ilis e bèd én ur fæçon spécial eit conversion er beherion hac eit perseverance en dud

just. 3°. Er Perdegueu hac en instructioneu e vai atanquah. 4°. Er yun, èl ma lar er Préface ag en Overèn, ali e ma hoanna er horv, e arreat en nærh ag er goal inclinationeu, e sàu en isprit trema Doue, hac hur secour de zoug ar n'amb hun hunan ur victoér e veritou demb ur recampance éternel. (Leinet er Figur XV ag en Testamand nehué.)

Eit tremén erhad er Hoaris, hum laqueit é cource er stad vad eit ma vou profittabl eid-oh hou yunen hac ævreu mat : rac n'hou pehai meritt er bet dirac Doué doh ou gobér ér stad a behet marvel. (Conzet-é er bempet Gourhæmèn ag er yun ag er Hoaris.) Yunet a guemènt ma vou possibl deoh. Mæs ne gredet quet é ma erhoalh teoh yun a voued hemb quin : rac n'en dai quet hou pèg é hunan en dès pehet; ne faut quet enta ma vou é hunan punisset. Doue hac en Ilis e oulèn gueneoh ur yun general; de laret é, ma castiehait ol hou squèndeu, hou teulagad, hou tead, hou tiscoharn, hou conat; ma rehait brizel d'hou coal deicheu; ma hum virehait doh er plijadurieu, ne laran quet hemb quin er-ré dihuènnet ha dangerus, mæs memb er-ré permettet hac e eellet de zivèr. Peèlleit doh er hompagnoneaheu; hum occupet dalhmat; hum dèunet a coste eit bout deoh hou ç'hunan; reit al zon revé hou comodité; pellet liæssoh ha hirroh eid en ordinær; aefin yunet a guement tra e eèllehait; visitet er-ré clan hac er brisonnerion; laqueit reihtæt én hou couscianc. etc. Profittet ag er Hoaris eit hum breparein d'ober de Basq ur Govezion hac ur Gommunion vat, eit ma beèllehait bout lodeq er joea Resurrection Jesus Chrouist, arlerh bout bet lodéq ér bénigèn en dès pratiquet aveid-omb durand é vuhé. En dout yunet a voued

durand er Hoaris n'en dai quet ou dra quer mêlabl, e-mé un Tad santel ag en Ilis : rac er Hoaris ur ueh treménet, er yun-zé e dremén ehué guet-t'ou. Guel vehai eota ma hoëllehoh laret én ach-mand ag eu amzér santel-zé : Ne mès quet yunet tout er Hoaris; mæs me mès raparet en domage em boai groeit d'em Nessan én é inour, pé én é zanné; ma mès pardonnet d'em enemiset; teichet oèn a guênt de douyet, de golérein, de oal gouz, de veânein, de billardein... ha guet græce Doué, me mès torret ol me vinceu. Preciussæd ur yun-é hennch! En amzér a Goaris e dreménou; mæs er freh hac er meritt ag er sort yuneu-zé ne dreménoint quet guet-t'ou.

## SUL EL LORÉ.

A ouné Sadourn er Bassion bet-ha Sadourn Vasq en Ilis n'en dai quasi occupet meid a Bassion bac a souffranceu hur Salvér, é special durand en dehmêha suhun pehini zou hanbuet *santel*, a gaus mei bet accomplisset eu-hi er Mistèr bras a hur Redamption. Golein e rér er Hroèsieu hac el Limageu, eit gobér ranveu de varhue Jesus-Chrouist, hac eit hun avertissein de oulein hur péhedeu, péré zou bet caus d'é souffranceu.

Er Sul quênt Pasq en Ilis e laqua é deourn hé bugalé Lore béniguet e zouguant ér Prebecion ha durand en Overèn, eid inourein antré triomflus hur Salvér ér guær a Jerusalem hueh dé quênd é Bassion. Chonquet oai ar un azènnes, eit d'accein demb en disprisance e roi a inourieu er béd : er vugale hac er bobl munud e yas én arbèn dehou

guet branqueu gué én ou deourn, en ur grial : *Gloër hac inour de Vab David....* Lod eid en inourein e daulai idan é dreid branqueu Loré, lod aral ou dillad ; mæs er-ré puissant ag er guær e oai droug guet-t'ai ma rantai tehou en inourteu-zé. (Lennet er Figur XLIV ag en Testamand nehue.) Chairrein e rer en or ag en Ilis durant ma tro er Prehecion, ha n'he digueorér meid arlerh m'en devai en Officiant scoeit ar nehi tair gueh guet troæd er Groès, eit degass chonge temb é hoai chairret dor en Nean doh en dud quênt mei deit Jesus-Chrouist d'hé digueor demb dré é varhue hirvoudus.

Er circoustanceu a antre triomflus hur Salvér é Jerusalem e zou quel liés a figur ag en dispositioneu guet péré é teliamb tostad d'er receu de Basq : 1°. Chouquet oai ar ml lou brutal, eit merchein demb e teliamb hur bout feahet durand er Hoaris hur goal inclinationeu, péré hur rantt haval doh él lonnet. 2°. Querhet e rai ar vranqueu gué hac ar zillad, eit merchein en disprisance e zeliamb gobér ag en træu væn ha dibrofit. 3°. Er-ré e oai oueit én arbên dehou e zouguai branqueu Loré, eit merchein er victoër e zeliamb har bout douguet ar enemiset hur salvedigucah dré en oræzon, er yun, en alézon hac er mortificationeu aral. Mæs allas! guæd e zou a Grechénion haval doh er bobl valiguerant-hont, pehani de buch de goude m'ou doai eun inouret, e oulênnai ma vezai bet crucifiet! Rac lod e zoug Loré én ou deourn èl pe vehènt victorius ag ou fal deicheu, durant ma vourrant er sclavage mehus ag er pehet. Lod aral e zisco bout reglettoh ha devotoh durand er Pâsq : mæs quênt peèll é retournant ar-ré d'ou debaucheu ha d'ou libertinage èl quênt. Diboallet ne veheoh ag en nombre zé.

ER RIER-HEMB-LID.

En dé quénd é Bassion Jesus-Chrouist e antréas guet e Apostolet én ur sâl vras ha goarnisset, é pebani é holbas ou zreid hac é instituas er Sacremand ag eu Autær hac er Sacrifice ag en Overèn. Henneh-é er Mistèr bras e inour en Ilis er Rieu-hemb-Lid. En de-zé é rer ebue er vénidiction ag en Oleàu a bèhanz en hum chervige en Ilis ér Badienten solannel, er Gonfirmation hac én Nouyèn. Guharal ne vadéant en Ilizieu nameit Sadourn Vasq ha Sadourn er Pantecoust, hac en de quénd é rait er venidiction hac en Oleàu. Mæs él ne laraït quet nezé, mui eit hermen Overèn Gûner er Groès, requis oai gobér er vénidiction ag en Oleàu er Rieu-hemb-Lid. Dioannissein e rer en Autærieu arlerh en Office, eit ou laquad e beguin, ha degass chonge temb e hoai bet diusquet hur Salver én amzér ag e Bassion. A va-zé beèd Sadourn Vasq ne sonnér quet er hleher, eit rein demb d'antand é has en Apostolet de guh a pe zas tehei guèlet ou Mæstr itré deourn é enemiset. Conserveín e rér er Sacremand én ul léh a costé, eit ma heêllou en Officiant communiein en trenoz, (rac, él m'hun nès deja remerquet ne larér quet Overèn Gûner er Groès), hac eit represantein en nozeoh trist ha hirsoudus e bassas Jesus-Chrouist ér Jardrin-Olivet. (Leinet er Figurieu I I, LII ha LIII ag en Testamand nebué.)

Ne vanquet quet en dé-zé a drugarircad Jesus-Chrouist ag er garanté infini en dès bet aveid-oh, é lausquein gueneoh é Gorv sacret hac é Oaid precius eit bout bihuance hou ëinean. Hum joentet guet en Ilis eit gobér dehou Amand inourabl eid en ol anjulieu en dès d'andur ér Sacremand ag en

Autær, aherh en Huguenaudet hac er fal Grechénion. Assistet én Overèn-brèd, ha communiet mar cellet, eit inourein madeleah hemb par hur Salver, pehani e receuas doh é daul en hani e yai d'er guerhein d'e enemiset. Visitet en Ilizieu él pe vehoh é heli Jesus-Chrouist ag er Jardrin-Olivet beèd er Halvær. Passet ur hartériad beoac ag en noz doh en adorein, ha goulennet guet-t'ou ma santehait ul lodiq beoac ag en tristé ha melconi ag en nozeoh-hont e dremenas itré er Jardrin-Olivet ha Palès Anna.

Er ceremonieu ag en Office hanhnet *Tenebreu* e rer d'er Merher, d'er Rieu ha d'er Coinér d'anderhue ér Huvanlen hac er Parræsieu e pere é hès calz a Velean, n'en dint Meid ur rest ag en usage pratiquet guharal en Ilis. De noz é rait en Office-zé, hac èl ne oai quet er mod neze laquad antulérieu ar en Autærieu, alum e rait goleu en ul léh benac eit tutel splander en Ilis. Lahein e rait lod ag er goleuzé a vusul ma splannai en dé, hac er fin ag en Office ne narnait meid unan alum, eit m'en devezai gùelet er bobl hac er Velean sorti ag en Ilis. Er brud hac en tapage e rer bermen én achemand ag en Office, ne oai guharal meid ur signal e rai en Officiant d'er Velean ha d'er bobl de sorti, a pe oai paré en Tenebreu. Rein e rér neoah ur explication misterius d'er ceremonieu-zé. Seellein e rér er goleu alumet ar un antulér tri-cornéq, a béré e lahér unan én achémand a bep Psalm, él ur figur ag en Apostolet, pere e abandonnas ou Mæstr hac e yas de guh durand e Bassion. Er oleuen ibuellan e lausquér alum beèd er fin ag en Office, e seèller èl ul figur a Jesus-Chrouist. Quent ma vai pare en Office, en hé huber ardran en Autær pe él leh aral, eit repre-

santein marbue hur Salvér. Nezé é hadressér de Zoue Pedenneu eit goulen ma profittou en ol ag er græceu en dés merittet temb dre é varhue hac e Bassion. Anfin én achémand ag en Office en hé discoer arre alum, eit represantein e Resurrection. En trous e rer en Ilis quênd sorti, e eell bout consideret el ur figur ag er burhudeu blaouabus e arribuas ér bed de varhue hur Salvér.

---

### GUINÉR ER GROÈS.

Guinér er Groès e zou en dé a souffranceu Jesus-Chrouist, hac en de ag é driomfl. Me lar *en dé ag é souffranceu*, rac en de-ce e hoai bet stleiget dre er ruyeu a Jerusalem, é hoai bet jotadet, flagellet, curunet a spern, hac anfin staguet doh ur Groès. (Leinet er Figurieu LIV, LV, LVI, LVII ha LVIII ag en Testamand nehue.) Me lar *en dé ag é driomfl*, rac en de-ce é feahas en diaul, en en disarmas, hac en er garottas eid en turel er punce ag en abim ; en dé-ce e tigueoras en or ag er Baraouis, hac é contraigeas en Nean hac en doar, er-re vihue hac er re varhue, d'en hanàuein eid ou Mæstr. En Ilis e bêd en de-cé eid en ol dud, Payannet, Juivet, Heritiquet, Escommuniet, etc., eit rein demb d'antand e ma marhuet Jesus eid en ol dud, hac eit goulen ma tei en ol de brofittein ag é varhue. Presantein e rer er Groès der Fidelet de voquein, eit ma hadoreint Jesus-Chrouist marhuet doh-t'hi eit hur pehedeu, ha ma quemereint é grad en ol poenieu ha trebillen ag er vuhé, en union guet é souffranceu. Ne larer quet Overén en dé-cé, eit discoein er glahar en dès en Ilis a gaus de Bassion hé Friéd : (Rac en Overèn e zou un action a joé). En

Officiant bemb quin e gommuni guet en Hosti laquelt é reserv ag en dé quênt. Guharal ne oai quet er mod laret Overèn d'en déien yun; hac én Ilis Grêq ne overènnér hoah durand er Hoaris oameit d'er Sadourn ha d'er Sul.

N'en des er blæ dé er bet ma tisco er Grechénion mui a Religion hac a zevotion, eit Gùiner er Groès. Ou guelet e rér e yun guet scrupul, é tihoal doh en hoari ha doh en deværranceo ordinær : é hassistein er Perdég guet ur min trist ha glabaret, é houilein memb a pe gleuant conz a souffranceu Jesus-Chrouist... Caerræd un dianvès, pe vehai er galon e vehai touchet! Mæs allas! ul lod vad e scùll dareo ar souffranceu hur Salvér, hac ou balon n'ou lausq quet d'andur en distérran poén a balamor tehou. Huannadein e rant mei marhuet eit ou fehedeu, ha neoab ne rant quet cas eit renebeuéein é varhue dré er stag ag ou balon doh er pehet. Ridèq e rant a brès de voquein d'é Groès; mæz cab zou dès doh er hroézieu; ou balon, èl ma lar S Paul, e zou *enemis de Groès Jesus-Chrouist* Dihoallet ne veheoh ag er sort tud-cé; rac hou partage e vehai guet Pilat ha guet Judas. Passion Jesus-Chrouist e zou sur un dra hirvoudus. Mæs un inean sourcius de brofittein ag er græceu en dès meritet temb dré é varhue, e gav é quemènt-cé mui a joe hac a gonsolation, eid a blabar hac a dristé. Rac Jesus-Chrouist dre é varhue en dès reparet en outrage groeit de Zoue dre er péhet; ean en dès p yet eid-omb, ha diverchet guet é Oaid en arrest a hur hondannation; ean en dès gounet demb en droæd de seellet en Nean èl hun heritage. Marhuet-é ardro tair ær diar creisté. Preciussæd ur momant! Bamdé ardro er hource-zé reit lusq d'hou speret ha

d'hou caïna de hum aehuel trema Jesus-Chrouist. Eid inourein en ær-zé én ur fæçon particulier Güinér er Groeä, hum laquêit ar hou teulin ha hoquet d'en doar, ou vern mèn e vehait; chairret perhuéh én hou calon huannædeu dehuehan hou Toué é verhuel dré garanté aveid oh, ha hum chonget erhad petra e gareheoh gobar aveit-t'ou.

SADOURN-VASQ.

Sadourn-Vasq en Ilis e inour er Mistèr a interremant hur Salver, hac en disquèn ag é inéaõ d'el Limbeu. (Leinet er Figur LIX ag en Testamand nehué.) Guharal ne gommançait en Office en dé-cé nameid ardro tair ær diar creisté, hac él ma padai quasi durand en noz, n'en dai burhud quêstion én-ou meid a Resurrection Jesus-Chrouist. Ne laraït quet Gospereu, rac ma hoai treménet er hource a ben ma hoai paré en Office. A oudé mei deit er mod de dorrein er yuo quentéh él creisté, en Ilis en dés changet, er hource ag en Office-zé : mæs en Office n'en dai quet changet, ha ne larér hoah eit Gospereu nameid er Psalm *Laudate Dominum, omnes gentes*... hac er *Magnificat*... Quênd achihue en Ovrèn, guharal e rait tan nehué hamdé quênt commance en Office, eid alum er goleu, hac en er béniguenn. Ne rér bermen er ceremoni-zé nameit Sadourn-Vasq; hac en tan-zé e eéll bout consideret él ul Limage a Jesus-Chrouist marhuet ha resuscitet. Er Oleuén-Vasq e chervigeai guharal de durel splander én Ilis durand en Office. Hé béniguein e rait, nezé, él bermeo, hac e scéllet e rér él ur figur a Jesus-Chrouist. Laquad e rér én-hi pemb grap auçans quênt hé alum, eit represantein action

Jogeb a Arimathi, Nicodem hac er merhet devod, pere e vaumas corv hur Salvér ér bé. Er pemb toul ag er oleuèn e péré é laquér en ançans, e represantt pemb Gouli Jesus-Chrouist. Hé alumein e rér goudé, eit merchein é resuscitas hur Salvér goudé ma hoai bet baumet e gorv. Alum a rér guet-t'hi el Lampreu hac er goleu aral doh en Autær, eit represantein er gréd nehué e alumas é calon en Disciplet, a pe gleuezaut é hoai resuscitet ou Mæstr. Un Diacr-e zeli gober er venidiction-zé, eit degass chonge temb ne oai quet en Apostolet, mæs Disciplet ha merhet devod e vaumas corv Jesus-Chrouist, hac e annonças er-re guettan é Resurrection. Cannein e rér goudé quemént-cé Profætieu, peré zou en abrege ag er Religion, hac e oai cannet guharal eid instrugein er-re e hum bresantai eit bout badéet. Aiterh é rér er vénidiction ag er Fonce. Ne ouher quet laret pegource en en dès commancet en Ilis pratiquein er ceremoni-men: mæs S. Basil a ra splann d'antand e hoai pratiquet é græ en Apostolet. Cannein e rer en de-cé en Overèn *Alleluia*, de larèt-é, *mélamb Doué*, pehani zou ur han a joé, eit merchein er rejouissance e zou én Ilis a gaus de Resurrection hé Friéd.

S. Paul e zesq deob peh santimanteu e zeliet hou poud eid inourein en dé a Interremant hur Salver. *Ne ouyet-hui* é in'ean, *penaus ol a guement ma homb bet badéet é Jesus-Chrouist, é homb bét badeet én é varhue? Interret-omb bet guet-t'ou ér Vadiénd, eit ne béhehemb mui*, hac eit ne heliehèmb mui hui goal inclinationeu, mæs *ma querhehèmb dré un hénd nehué.* Er circonstanceu a Interremant Jesus-Chrouist e verche deob guet péh dispositioneu e teliet er receu dré er Gommunion.

1°. Liennet oai bet é gorv guet ul liocèl güèn ; hou calon e zeli ehué bout pur. 2° Laqueit oai bet én ur bé quemeret é prest ; hou calon e zeli bout peur. 3°. Ne oai bet interret inou hanni én é-raug ; hou calon ne zeli quet louein d'er pehet. 4°. Goleit oai bet er bé guet ur piqueol mein ; hou calon e zeli bout chairret doh modeu ha vanitéeu er béd. Assistet én Office guet ur joé santel ; adoret Jesus-Chrouist interret ha resuscitet goude ; durand er venidiction ag er Fonce goulènnet guet-t'ou er græce de vihuein él ur gùir Grechen ; examinet ha hui e accompliss er promesseu a hou Padiènd ; alegasset gueneoh deur béniguet en de-cé, eit hum chervige a nehou inemp de dantationeu er goalaperet.

---

## SUL-VASQ.

En Gouil bras a Basq e hum gav er Sul arlerh er plenier a loérad Merh. Hanhuet-é *Pasq*, a gaus d'en havaledigueah en dès guet Pasq er Juivet. Ordrénet oai d'er bobl Juiv inourein peb plæ ahé ul Lid solannel ou delivrance a sclavage én Egypt, bac er Gouil-zé e oai hanhuet Pasq, de laret-é, passage, eit degass chonge tehai e hoènt passet ag ur vro a visèr bac a drebill d'ur vro a liberte hac a brosperite. Ordrénet-é ehué d'er Grechenion inourein peb plæ er Mister a Resurrection Jesus-Chrouist, de laret-é, er passage e ras ag er marhue d'er vuhe, a pe joentas arre e inean doh é gorv, ha ma sortias lén a hloër ér mæz ag er bé ; eit ma tei chonge tehai é ma dre er Mistèr zé en en dès ou delivret a-zan bili én diaul, a sclavage er pehet, bac ag er marhue éternel. Commandet oai d'er

Juivet sacrifiein un oén é peb famill, hac en daibrein rostet. Commandet-é ehue d'er Grechenion receu de Basq en Oén divin rostet ar er Groès dré garanté aveid omb. Obliget oai er Juivet de zaibrein en Oén Pasqal guet bara hemb bihouil ha lezen huerhue. Er Grechénion e zou ehoe obliget, eit communiein erhad, de burifiein ou halon ag er bihouil e valice hac a fallanté, ha de gastiein ou horv dre er huerhoni ag er mortification. Er Gouil a Basq, revé S. Gregoër a Naziance, e zou *Goul er Goulieu*, de laret-e, er haessan ag en ol Goulien; rac-ce en er goarner durand tri de; ha guharal é hoai goarnet durand er suhun. Ol en deieu aral a vuhe Jesus-Chrouist e zou bet deieu i affliction hac a drebill : mæs en de ag é Resurrection e zou un dé a hlnër hac a driomfl. (Leinet er Figurieu LX ha LXI ag en Testamand nehué.)

Mar doh resuscitet guet Jesus-Chrouist, er Goulieu a Basq e vou eid oh déieu a joe hac a rejouissance Mæs mar doh hoah interret ér beag er pehet, n'en dès na joe na peah aveid-oh; quêret de oulein guet S. Pierr S. Paul e zesq demb doh péh merche é heellamb hanaueiu ha oi zou en effæd resuscitet guet Jesus-Chrouist. *Mar doh resuscitet guet Jesus-Chrouist*, é-m'ean, *clasquet én treu a ziar lué él léh mei azéet Jesus èn tu diheu de Zoué*; *queméret goust eid en treu ag en Nean, ha non pas eid en treu ag en doar*; de larét-e, douguet hou chongeu ha dezirieu trema en Nean; coi et Doué hac er peh e gondui de Zoue. él mei en oræzon, er mortification a hou ç'imur ha fantasi, en exerciceu a vertu hac a zevotion, etc.; ha dispriset tout er péh zou istimet ha cherisset guet en dud ag er béd, el mei en mounieu, er plijadurieu, er medeu, er bisguereaheu;

er modeu, er vanitéeu, hac en æzemand ag er vuhé. Sontéet erhad hou calon; ha mar cavet én-hi ur haz nærbus doh er pehet, hac ur grèd sincèr de gondui ur vuhé nebué, *hum rejouisset* huet en Ilis *én dè-men en dès groeit en Eutru Doué.* A pe yehait d'er Fonce guet er Prehecion, consideret guet plijadur er Piscin sacret-cé, é pehani en e hoès receuet en droæd de galhuein Doue hou Tad hac en Ilis hou Mam. Pedein e rér er sàu durand en amzer a Basq, de laret-é, beèd er Pantecoust, eit degass chonge temb é ma un amzér a joe, hac é represantt el lehuioe eternel ag er vuhé aral, ovèl ma represant en amzér a Goaris en trebill ag er vuhe-men e zou ret temb tremén e penigèn, e huannad hac é hirvoud, mar fal demb bout lodèq ér joyeu eternel.

---

## ANNONCIATION ER UÉRIÈS.

Er beinpet dé ar-n'ugnént a vis Merh.

Hanhuet é er Goull-zé *Annonciation*, rac en décé é tas en Aih-Æl Gabriel de gavouét er Uériès-Vari, eid annoncein dehi e houi choæget goet Doué eit bout Mam d'e Vab uniq. Er salud caër e ras en Æl dehi, he laquas souhet, hac en eun a goll hé furtæt, hé laquas ambarrasset. Mæs quenteh el m'en doai assuret tehi n'hi doai nitra de zougein, hi e ras hé housantemant, hac er memb momand en hum accomplissas itre hé digosté er Mister ag en Incarnation, de laret-é, Mab-Doué, en eil Person ag en Drindèd, e zas de vout den aveid omb én ur guemer ur horv hac un inean haval doh hur re-ni. (Leinet er Figur V ag en Testamand nehue.)

Er Mistèr zé e laq en Nean hac en doar souhet. Ur Ueriès deit de vout Mam hemb cessein a vout

Gùériès : péh marvell! Un Doué deit de vout dén; en bani zou a ol viscoah, e gommance boud ur hroaidur; contein e rer en deien ag é vuhé : péh puissance? Roue er Rouanné, er Mæstr drès quemênt tra zou, e bariss ar én doar é quis ur sclav hac ur pehour : péh humilité! Un Doué adoret én Nean, e za de vout dispriset, outraget, goal dræted guet en dud eit ou salvein : péh carante! Adoret enta Jesus-Chrouist er hettan momand ag é Incarnation; hum gonsacret tout dehou él m'en dès hum sacrifiet tout eid oh; deziret a greis hou calon ma vou hanàuet, caret ha cherviget guet en ol dud. Contamplet bonbeur er Uériès Vari : mæs consideret boah davantage men en he havas en Æl ér momant-hont, ha desquet guet-t'hi carein er silance, en oræzon, er vuhé dissorb Nezé é tiscoas peguemènd é carai er burtæt, en humilité hac en aboeissance : *er burtæt*, rac m'e ras d'antand é hoai guel guet-t'hi chom hemb bout Mam de Zoué, eit manquein d'er rô a uerhtæt hi doai groeit. *En humilité*, rac ma laras : *me zou matèh de Zoué*..er momant ma hoai choæget eit bout Mam dehou *En aboeissance*, rac ma rescondas : *re-vou groeit teign él ma hoès laret.* Conceuet a hanah bou çhunan er santimant humplañ e vou possibl deoh, en ur gonsiderein e ma eit guellad d'bou çorgued é ma disquènnet Mab Doué quen izel.

PRECHECION S. MARC.

Er bempet de ar-n'uguênt a vis Imbril.

*Hac er Rogationeu d'el Lun, d'er Merh ha d'er Merher quênt Rieu en Asçansion.*

En Prehecion e rèr bermen partout ér Grecheneah Gonil S. Marc, e zou bet institnet e Rom é græ er Pab S. Gregoër, eit distannein colêr en Eutru-Doué ha distroein a ziar er bobl er malheurien e gouchai bamdé ar-nehai é punition ag ou féhedeu. Eit hum vangein ag er sacrilegeu e gommetter, de Basq é special, Doué en doai degasset ar en doar serpandet asquêllet ha velimus, hac ur vocên estrange pehani e zistrugeas un tarb hras a dud. Quen dangerus oai nezé strihuein ha badaillad, a gans d'en ampoison streàuet en air ag en anzér, ma varhuai calz a dud er circonstanceu-zé. A va-zé é ma deit er gustum d'ohér Sign er Groès ar en divès a pe vadaillér, ha de laret : *Doué ré-hou secourou*, a pe gleuér unan-henac é strihuein. Er Pab santel-zé e ordrénas ur yun solannel, hac e gomposas Litanien er Sænt, eit bout cannet ér Prehecion, e pehani é hassistai ean memb guet ol é Velean. En devotion-zé e dennas misericord en Eutru-Doue ar er bobl, hac a onde en llis en dès continuet er memb ceremoni peb piæ.

Un occasion tostiq haval doh honnéh en des reit leh ehué d'institnein er Rogationeu é græ S. Mamert Escob a Vienn. Er hugul santel-zé eit distroein en afflictioneu hemh par a heré é hoai menacet é bobl, e ordrenas ur yun solannel én é Escopti guet Pedenneu publiq durand en tri de quênt Rieu en Asçansion ; hac a nehedigneu er pratiq-zé e zou

hum streàuet partout ér Grechéneah. En Ilis e ordrén hoah gobér vigil en dé ma rér Prehecion S. Marc ha d'er Rogationen, penaus benac m'hi dès lamet er yun e oai gubaral, rac ma couéh en devotioneu-zé én amzer a Basq, pehani zou un amzér a joé.

En intantion en dès bet en Ilis é recommandein er Prehecioneu-ze partout, e ra deoh d'antand é tellet assistein én-ai guet humilité, respet ha devotion. Rac n'en dès quet bihannoh a behedeu bermen é-mésq er Grechénion, eit ne oai én amzér meint bet institut ; ha rac-cé en hun nés quemènd a zobér bermen, èl e oai neze, a bedein er Sænt de oulèn græce ha misericord aveid omb. Dougein e rér en afflictioneu tamporel bac er vocèn ; mæs ne rér cas er bet ag er gorruption pehani e ravage er Grechéneah : hac a pe nelér er vocèn a vallardé e resuscitein arlerh er Pasq, é heller laret à ma bet faus er benigèn ag er Hoarîs, ha sacrilege en darnmuyan ag er Hommunioneu a Basq. Péh nr rœzon aveid omb de greinein ha de hum humiliein ! Eit ma vou profitabl en devotioneu-zé avaid omb, hum laquamb é stad vat, ha pedamb eid en dobérieu publiq, eid en exaltation hac er brospérité ag en Ilis Catholiq, eit conversion an Héritiquet hac er fal Grechenion, eit hun Tad santel er Pab, hac er Vugulion spirituel, eid er peah itré er Brincet Crechénion, eid er madeu ag en doar, péré d'er hourcc-zé e vai exposet de galz a oal accidandeu, etc.

---

**BIRAU EN ASÇANSION.**

Deu-nguént dé goudé Sul-Vasq.

A oudé Resurrection Jesus-Chrouist bet-hac é

Ascansion, ean e aparissas liès d'é Ziscīplet eit discoein aplann dehai é hoai resuscitet, hac eit rein dehai en instructioneu requis eit condui en Ilis. Anfin ean ou hassas guet-t'ou ar en Manné-Olivet, hac e vontas d'en Nean én ou fresance. Inon é ma azéet en tu diheu de Zonéen Tad eit bout hon Avocad hac hur Belëg, hac eit preparein demb ul leh en e ranteleah, mar caramb héli en exampl en dès reit temb ha miret é Ourhæmeneu. (Lennet er Figur LXII ag en Testamant nehué.)

Jesus-Chrouist e vontein d'en Nean e zigueor deoh en or ag er Baraouis. Huannadet enta trema er vro heurus-cé, è péhani é hoélehaiter peb lagad n'en dès hiscoah guëlet, hac é clenehait er peb scoharn n'hi dès hiscoah cleuet : hum considerét ar en doar él ur forbannet : distaguet hou calon doh er béd hac é vanitéeu : quemeret hou croés, hac héliet Jesus-Chrouist. Rac mar hoai requis, él m'en dès laret, *ma handurezai, ma resuscitezai a vésq er-ré varhue, ha ma hantréezai el-cé én é hloér*, ne vehait quet disquéntet erboall eit chongeal é heëllehait-hui monet d'inon hemb poén ha hemb souffrance. Eit tremén erhad en dec dé e zon a va-ze beed er Pantecoust, héliet en avis e ras hur Salver d'e Ziscīplet, ha hum dëunet, muyan ma heëllehait, ag er hommerce ag er béd eit disposein hou calon de receu er Speret-Santel. Sél mui m'hé digarguehait ag en istim a hanah hon ç'hunan, sél pibuiquoch vou er græceu e receuhait.

## ER PANTECOUST.

Hantér-hant dé a oudé Pasq.

Er guir Pantecoust e senéfi hanter-hantvet dé. Er

Gonil-zé e oai considerat bras él Lezèn ancién, rac ma h oai én banter-bantvet dè goude delivrance er Juivet ag en Egypt, e ras debai en Eutru-Doué é Lezèn ar er Manné-Sinai, hac en dè-co é hoffrènt ehne de Zoué er primidi ag er blæad nehué. Er Grechénion e inour Gouil er Pantecoust guet ul Lid paud caërroh; rac en dé-cé é tisquènnas er Speret-santel ar en Apostolet, eit merchein én on halon hac é calon er Fidelet, el Lezèn a garanté en dès siellet Jesus-Chrouist guet é Oaid. En dé-ce e ma bet offret ehue de Zoué er hettan fréh a æst spiritnel en Apostolet; rac tri-mil ag er Juivet e hum gonvertissas ér hettan Perdèg e ras S. Pierr. A oudé en Asçansion en Apostolet guet er Ueries ha Disciplet aral e oai hum dennet é Jerusalem en un ti a costé, hac inou é treménènt en amzér an Oræzon. Ardro nan ær de vitin ind e glenas ur brud él pe vehai bet ag un taul ahuél; parissein e ras qnentéh él teadeu tan ar hen peb-nnan a nehai, hac én un taul ind e zas de vout tud nehuè lén a furnès, a sclærder, a grèd hac a gonrage. (Leinet er Figur LXIII ag en Testamand nehué.)

Eid antreein é santimanten hur Mam santel en Ilis, consideret é inouramb en dé-cé en achemand a ol Misterieu Jesus-Chrouist hac en accomplissemand ag e labour. Adoret er Speret-Santel, ha pedet ean d'ober en-ah er péh en dès groeit én Apostolet; de laret-é, de scribue donn én hou calon Lezèn Jesus-Chrouist, ha de rein deoh er græce d'hé harem ha d'he fratiquein : goulennet é spécial er seih Donæzon pére zou : 1° dougeance Doué; 2° en devotion, 3° er sciance; 4° en nærh, 5° er gonseil; 6° en antandemant; 7° en avis-mat. Laqueit reihtæt én hou ç'affærien eit ma heèllehait

hum gavonèt devod-mat ha tranquil én Ilis ardro el hource ma tisquènnas guharal er Speret Santel ar en Apostolet.

#### SUL EN DRINDED.

### Er hettan Sul arlerh er Pantecoust.

En Ilis e gonsacr ér blæ hæt-ha-hæt, mæs é special er Sulieu d'inourein ha d'adorein en Drinded santel, de laret-é, un Doué hemb quin é tri Person distinguet, en Tad, er Mab, hac er Speret-Santel. Mæs bont-çou ardro pemb-cant-hanter-hant vlæ a p'hi dès consacret é particuliér er hettan Sul arlerh er Pantecoust eit refresquein é mémoér he hugalé en obligation ou dès d'adorein hemb arsàu un Doué é tri Person; eit rein lèh dehai de gonsiderein penaus en ou dès hum aquittet ag en deværzé abad er blæ, ha de guemér er moyandeu d'en accomplissein guet mui a zevotion én amzér de zonnet, rac henneh-e er hettan ag en ol deværien a Religion.

Examinet enta en dé-cé ha hui e hoès impléet ou ol momandeu a hou puhé d'adorein ha de chervige Doue a speret hac a galon; ha hui e hoès ean trugaricait en dout reit teoh er Fe hac en hanàuedigueah a Vister adorabl en Drindèt hac ag en ol Misterieu aral Drès peh tra goulènnet guet-t'ou pardon a hou pèhedeu, é special a hou lézidantæd e himpleein erhad er Sulieu, hac er bihan a gas e ret é hoélet en offancen e rér bamdé d'é vajeste ol-huissant. Quemeret ur resolution ferm d'ohér un attantion parfæt ar er Mistèr-zé quel liès guèh ma rehait Sign er Groès.

### RIEU ER SACREMANT.

En deuzecvet de alerh er Pantecoust.

En Rieu hemh Lid e zon consacret eid inourein en institution ag er Sacremand ag en Antær. Mæs èl ma vai occupet en Ilis èn amzèr-zé guet souffrancen hé Fried, hi de dès consacret ur Rieu aral guet un eihvet eid inourein er Sacremant divin-zé guet pomp ha magnificance. Choæget hi dès eit quemént-cé er Rieu quettan arlerh en eihvet ag er Pantecoust, eit degass chonge temh é ma dré er Mistèr bras-cé é ma maguet, fortifiet ha parfætionet en Ilis, péhani e oai bet formet ha diazéet Sul er Pantecoust. Er Pab Urbain IV e instituas er Gouil-zé ér blæ 1262, eit méhequad en Héritiquet péré en doaien bardéhtæt de nahein presance Jesus-Chronist ér Sacremand ag en Antær. En Héresi sacrilege-zé e gommenças é Angé ardro er blæ 1000; ha renehnéet-é bet a oude é græ Zuingl ha Calvin. Gohér e rér en dé-cé ur Prehecion solannel é pehani é vai douguet er Sacremant, eid inourein er victoër triomfins en des douguet en Ilis ar enemiset er Mister-ze.

Intantion en Ilis e zou ma laquehait hon studi durand en eih dé-ze de ziazéein sonn en hon calon er gredèn ferm ag er Mistèr hras-cé; ma reparehait en defanten a hou Communionen treménet, hou tibarfætioneu ha lézitantæd é clenet en Overén, hac hon comportemaot divodest én Ilisieu; ma hnannadehait ar en outrageu hac anjulieu a receu hur Salver ér Sacremand ag é Garanté aberh en Hérétiquet hac er fal Grechenion. Gnet er santimanten-zé é téliet assistein ér Prehecion hac er Vénidiction durand en eih dé, èl eit gobér Amand inourabl

aveid oh hac aveid er-ré-ral. Laret liès er honzeumen : *beèt mèlet Jesus hur Salvér ér Sacremand ag en Autær*, guet en intention de ounid en Indulgeancen e zou accordet d'er-ré ou laron guet devotion. Pibuebenac e vou ingrad é quevir Jesus-Chrouist ér Sacremand ag e Garanté, e vou disbanàuet guet-t'ou én dé ag é vangeance.

---

GANNEDIGUEAH S. YEHAN ER BADÉOUR.

Er huarvet dé ar-n'oguênt a vis Mæèhuèn.

Er Ilis ne rantt de Sant er bet en inour e rantt de S. Yehàn er Badeour. Rac er Sænt aral e zou deit ér béd, él er hummun ag en dud, cablus ag er péhet originel : mæs S. Yehàn e oai het santefiet quênt ma hoai gannet, dré bresance Jesus-Chrouist ér circonstance heurus-hont ma has er Uériès Vari de visitein hé haniterhne Elizabeth (Leinet er Figur VI ag en Testamand nehué) Destinet oai guet Doué de zésquein er Bobl Juiv de hanàuein hur Salvér ha de hreparein en dud d'er receu a pe vezai deit ar en doar. Condui e ras én deserh ur vuhe rust ha calet beéd quene zas a vordén er Jourdæn eit perdèq er hénigen, ha badéein er-ré e zai d'er havonét. Ean e remerquas Jesus-Chrouist é tonnet ehnè é-mésq er foul ; ean en discoas guet é vis en ul laret : *Chetui Oên Doué, chetui en hani a efface pèhedeu er béd*. Hanhuet-é *badéour*, rac m'en dès bet en inour de vadéein é Zoué, ha ma vadéai er Juivet eit ou disposein de receu er Messi. Gobér e rér en noz quênd er Gouil-ze ur ouiliadeu, eit represantein er rejonissance e annonças en Æl e vezai bet é-mesq en dud diarbén Gannedigueah S.

Yehàn. Rac èl ma ta d'er-ré e guêrh én tihoeldæd ag en noz, hum rejouissein a pe nélant en de é holeuein rac ne dardon quet arlerh ne sàuou en heaul; el-cé ehue en dud péré en amzér-hont e guêrhai én tihoeldæd ag er péhet, e zeliai hum rejouissein diarben Gannedigueah S. Yehàn, pehani avél ur goleu-dé e harissai ar en doar e-rang hur Salvér en heaul a justice, sclærdér er béd. Er Grechénion dissolitt peré diarbèn en tan-joé zé e hum ahandon d'el libertinage ha de folleaheu er bed, e zelichai ahoël chongeal é hoai eit pligein d'ur gorollerès é ras Herod dihènnein S. Yehàn er santellan den e zon het hiscoab ar en doar, revé Jésus-Chrouist. En Ilis e gonsacr eid inourein é varhne, en nàuvet do ar-n'uguént a vis Æst (Leinet er Figur XXVIII ag en Testamand nehue )

Eit profittein ag en exempleu a innoçance, a hurtæt hac a bénigèn en dès lausquet gnenemb S. Yehàn, peélleit doh er héd, doh é vodeu ha bohanceu : caret er vuhé dissorh, er mortification, er benigèn, an disprisance e vou groeit a hanah, etc. Ne glasquet quet pligein d'en dud diar gonst hou c'hnean; mæs pliget perpet de Jesus-Chrouist; ha groeit hou possibl eit ma vou hanànet, caret ha cherviget gnet en ol : désquet guet-t'ou bont douce hac humbl a galon, ha ne vou nitco capabl d'hou troublein.

---

GOUIL S. PIERR HA S. PAUL.

En nàuvet dé ar-n'uguént a vis Mæéhuén.

SANT Pierr abésquour ma hoai; e oai het galhuet ha choæget gnet Jesus-Chrouist oit boud é Viquêl ar

en doar hac er pen ag en Ilis Catholiq. Hur Salvér e ras tehou er bettan rang a inour hac a otorite drès en Apostolet aral eit goarn ha condui en Ilis ; hac en ol Pahet è oude en des heritet er garg-cè doh-t'ou. S. Paul e oai a gommance enemis bras d'er Grechénion : mæs a oude ma hoai hum gonvertisset, ean e zas de voud ul lestr a inour eit doug Hanhue Done partout dré er béd. El Livr a Acteu en Apostolet n'en dai hurhud meid en Histoér a vuhé hac a viracleu S. Pierr ha S. Paul. Leinet é spécial er Figur LXVIII. Martirizet int bet ou deu é Rom en ùhuvet dé ar-n'uguént a vi Mæhuén S. Pierr e oai bet grucifiet e ben d'er guéas hac e dreid d'er lué ; ha S. Paul e oai bet dibéonet. (Leinet er Figur LXXII ag en Testamand nehué.) Siéllet on dés guet ou goaid en Ilis Romæn, péhani zou er vam hac er vestrès ag en ol Ilisieu streinet partout dré er béd, ha pére joentet guet-t'hi, ne rant ol meid ur memb Ilis idan ur memb pén visibl, péhani zou hun Tad santel er Pab Héritour de L. Pierr ha Viquèl Jesus-Chrouist ar en doar. En tan joé e rèr en noz quénd er Gouil-zé, e ra demb d'antand é teliamb hum rejouissein guet en Ilis ag er aclærdér en dos streauet Doue ér hed dré er moyand ag en en Apostol zé.

Eit ou inourein en ur fæçon agreabl de Zoué, hum laqueit idan ou frotection ; pedet-int de zihnèn ha de breservein en Ilis doh er Sysm hac en Hérésieu ; gonlennet dré on intercession conversion en Huguenaudet hac er fal Grechénion, conjuret en Eutru-Doué de rein perpet d'e bobl Escobet ha Belean santel ; quemeret scüir ar en exampl a benigèn en dès lausquet guenemb S. Pierr ; ouilet é d'hou hou fauteu, ha reparet er scandal o cèlleheoh

hou pont reit d'er-ré-ral : consideret guet péh prontitud en hum gonvertissas S. Paul, ha laqueit ol hon studi de ziloui hon calon ag er péh e ellehai hont cans teoh de zisplige de Zoué : anfin groeit liès en décé Acteu a Fé ar er gurionneeu principal ag er Religion ; ha ne vanquet quet a drugairicat Doné ag er græce en dès reit teoh de vout croaidur d'en Ilis Santel, Catholiq, Apostoliq, ha Romæn.

---

### ASSOMPTION ER UÉRIÈS.

#### Er bemzecvet dé a vis Æst.

Hennéh-é er hrassan Gouil en dès er Uèries ; rac inourein e rer en un taul he marhue, er san a hé inean hac a hé horv de lein en Nean, ha he honronnemand n hloër. 1° Er Uèriès Vari en dès payet trihn d'er marhue, èl er hummun ag en dud. Avertisset oai het dré un Æl a hé dehuehan. A pe santas é hoai tost er momant heurus-cé, hi e destamandas er pehiq hi doai a zillad d'er heurerion, e ras he bénediction d'er-ré e oai presant, hac e rantas he inean de Zoué gnet douster ha hemb poén er het; 2° En Apostolet e hum gavas ol ar hé zremén-varhne, nameit S. Thomas, péhani e arrihnas de dri dé goude ma hoai het interret, hac e oulennas guélet he horv. Mæs ne oai quet het cavet er be, hac en Apostolet e jugeas é hoai resuscitet, hac en en doai en Ælet hé douguet corv hac inean de lein en Nean ; 3° Inou é ma het placet ér rang ihuellan arlerh Doué, drès en ol Sænt hac Ælet, ha couronnet Rouannès en Nean hac en doar. Sanet-é bet e gloër revé m'ht doai bum humiliet. Gobér e rer

Gonil Maria é creis-Æst partout é France ur Prebecion solaunal, eid aquitein rò er Roué Loéis XIII péhani e hum laquas en dé-cé guet é Famill hac é Rauteleah idan protection er Uériés.

Jesus-Chrouist a leiu er Groés e recommandas de S. Yehân en Aviélour seèllet er Uériès avèl é Vam; hac a lein en Nean ean e recommand boah d'en ol Grechénion on dout recour doh-t'hi él doh ou Mam. Mæs eit meritein he frotection, laqueit poen de bratiquein hé vertuyeu, é special hé humilité, é histimein porpet er-ré-ral guel eid-oh; hé furtet, é preservein hou calon doh en ol inclinationeu d'er péhet; hé feuranté, e tisprisein er madeu, eu inourieu ha vauiteu er béd; hé abaudon de Brovidance en Eutru-Doué, doh hum resignein d'é volanté ne vern petra e arrihuou guenoh. Hum rejouisset guet-t'hi ag er gloér hac inour hi dès recenet én Neau : suppliet-hi d'alum én hou calon ur grèd nærhus d'arrihue él lehuiné ag er Baraouis. Mæs chouget erhad é tèliet eit quemènt-ce dezirein hamb cèss er marhue : rac hemb en dezir-zé ne vér quet Crechèn, é-mé S. Augustin. Én effæd, ne vér quet Crecheu hemb er Fé : mæs péh Fé eu dés un deu e zonge quittad ur vuhé é péhani é ma exposet é peb momand de goll græce Doué hac é ineau, hac e garehai peèllad doh-t'ou ér momand ma teli monet de jouissein a Zoué? *En hani ne huannad quet ar en doar avèl ur forbannet*, é-mé S. Augustin, *ne vou jamæs lodég é joyeu en Ælet hac er Sænt*. Ha hui e ra el-ce?

GANNEDIGUEAH ER UERIÈS.

En eihvet dé a vis Santamhr.

A Pe inour en Ilis Gannedigueah er Uériès, hi e ra splann d'antand é crèd e ma gannet pur ha næt a bèhet drè ur hræce particulier. Hé zad ha é mam S. Joachim ha Santès Anna, e vihuai forh peur èr hèd, penaus-henac ma hoènt a ligné er Roue David : mæs dre ou vertu hr santeleah ind e veritas ma hum chervigezai Doue a nehai eit rein er vuhé d'er bihuiqueau ha de gaërran merh e zou het hiscoah ar en doar. E hoènt èr mæz a oaid d'ou dout bugale, eit rein demb d'antand é ma Conception ha Gannedigueah er Uériès un ær a hræce hac a venediction. Comprenet, mar eellet, en excellance ag en donæzonen e scuillas Doué ar en hani e oai destinet guet-t'ou eit bout Mam d'é Vah uniq. Parissein e ras èr bed èl ur verlehuèn péhani e annonçai d'en dud er fin ag en noz tihoel ag en zriste hac er hommancemand ag en dé heurus ag ou lehnine. Dessauet-é bet é peurantè ; bihuet hi des peur, cuhet, humbl, perpet occupet guet Doue ha guet be devær Youanqiq-flam oai hoah a pe ras de Zone rô a uerhtæt ; hac en Tadeu santel e remerq penans en hé raug ne oai het guelet exampl er bet a guement-cé.

Intantion en dès en Ilis èr Gouil-zé ma hinou rehait santeleah er Uériès, ma quemerehait scûir ar hé vertuyeu, é spècial hé furtæt, hé humilite hac hé feurantè ; ha ma laquehait poén devout dign de receu Jèsus-Chrouist drè ur vuhé exant d'er hihannau a hehet marvel, avèl m'hi dès hi hibuet drè ur hræce particulier exant a hep sort pèhet memb

veuiel. Eit quemént-cé, peelleit doh el langageu inutil, doh er hompagnoneaheu vanitéus ag er bed; bourret é vout gueneoh hou ç'huuan eit ma vehait liproh de hum autreteneiu guet Doué; creśquet bamdé é græce é vertu, él er Uériès, eit ma vehait cavet dign de jouissein guet-t'hi ag er gloér éternel.

GOUIL ER ROSÆR.

Er hettan Sul a vis Gouil-Miquél.

Ag en ol Berdiaheu instituet é inour er Uériès, n'en dès marcé hanni streäuettoh eit hani er Rosær. Er Uèries hi-memb e avertissas S. Dominiq d'instituein en dévotion-zé, él ur remæd hac ur secour puissant inemp d'en heresieu ha d'er vinceu. Er faveurieu spécial en dès Doué accordet é peh mod d'er Verdèr ag er Rosær, e zou mercheu splann é hagré er pratiq-zé. Ur victoér parfæt douguet ar en Turquet é græ er Pab Pie V, dré er secour ag ou Fedenneu, e ras d'uu nebediq goudé d'er Pab Gregoër XIII reglein ma vezai groeit er hettan Sul a vis Gouil-Miquél en Office ag er Rosær én ol Ilisieu ma hoai uu Autær ag er Rosær. Er blæ 1716, er Pab Clemant XI e reglas ma vezai groeit en Office-ze partout er Grecheneah, eit trugairicat Doué ag é vadeleahau, hac é spécial a zihuo victoér aral douguet arre ar en Turquet dre er secour a Bedenneu er Verdér ag er Rosær, uuan ar en doar a Hongri, hac en aral én Inisén a Corse. N'en dès quet hurhud a fin d'eu Indulgeanceu eu dès accordet en Ilis d'er-ré zou ingaget én devotion-zé. Mæs eit bout lodéq én-ai, réd-é hum laquad ér Verdiah, hac hum aquittein ag eu uhligatiuneu a

nehi. (El livr Pedenneu hon tésquou de laret er Rosær.)

Un dra vad-é hum laqnad ér Berdiaben institutet hac approuvet guet en Ilis eid inonrein er Uériès. Mæa un dra abomiuabl-é guélet ul lod vad péré e hum vantt a vont be serviterion, é vihuein én ur fæçon contrel d'er peh e ansaign en Aviél, hac é vont gohave er scandal ag ur hanton. Eit bout güir servitour d'er Uériès, réd-é laqnad poén de hratiquein hé vertuyen, reio d'en ol en exampl ag un devotion sincèr ha carantens, hum sehuel guet courage inemp d'er-ré e attaq hé inour, gobér brizél d'er moden ha vanitéeu er héd, anfin bout ur güir Discipl de Jesus-Chronist. Rac ne chonget quet é beéllér bout deit mat guet er Vam, hemb gobér volanté hé Mab: é contrel, dé er Jugemant hi é vou er gnettan doh hum sehuel inemp d'er-ré e zispria é hræcen eit bihuein d'ou fantazi, hac é houlèn ou hondannation.

EN DEDICACE,

## *Pé Consecration ag en Ilis.*

En drivet Sul a vis Gouil-Miqnél.

En Dedicace ag un Ilis e zon ur ceremouidré béhani un Escob e gonsacr ur batimant eit bond un ti a Bedén hac ou damurance de vajesté en Eutru-Doné ar en doar. Inonrem e rér peb plæ er mémoër ag er Gonsecration-zé dré ur Gonil solannel; 1° Eit trugairicad Doué ag é vadeleabeu, hac e spécial ma plige gnet-t'ou gobér é zamnrance éo hun Ilisieu, él pe vehai eit bont güel en amén de cheleuet hur

Pedennen ha d'hur maguein guet é gonzen ha guet Corv adorabl é Vab uniq; 2° Eit dagass chonge temb é homb Tampleu d'é Vajesté ; é homb destinet eit composein er batimant spiritnel, a behani é vou groeit en Dedicace én Nean, mar anduramh bont taillet ha policet ér héd-men dré en afflictioneu ha trebillen. Rac hout-çou un havaledigueah admirabl itré er péh e vai groeit eid en Dedicace ag un Ilis, hac er péh e hum hroa bamdé eid er batimant spiritnel e zeli un dé bout consacret én Nean. Quént batissein un Ilis, er mæstr-batissour e choæge é vein hac e ra on zaillein : : peb mein e vai placet él léh destinet tehon ; hac er vein-zé arranquet ha joentet assambl e form ur batimant, péhani e vai consacret arlerh eit boud un Ilis. Chetui er figur ha chetui bermen en explication. En dud e zou er vein hibue ag er batimant spiritnel a behani é vou groeit en Dedicace én Nean ; Doué e zou er mæstr-batissour, péhani dré un effæd ag é justice e abandon lod a nehai d'er gorruption ag ou halon, durand ma ta dré ur pur effæd ag e viséricord de choæge lod aral eit cavouét léh tebai en é vatimant : er-ré-men e vai taillet ar en doar dré er Sacremanteu, dré en instructioneu, dré er græcen, dré en afflictioneu : er garanté pehani ou joentt ol assambl guet er mein sol (Jesus-Chrouist), ne vou parfæt nameid en Nean : bet-ha nezé ne vou laqueit peb mein él léh destinet tehou ; hac arler Jésus-Chronist, er Belég-bras a ol eternité e rei en Dedicace ag é Ilis, pé, èl ma lar S. Paul, *hé fresantou de Zoué pur ha glan*, eit bout de virhniquin heurus gnet-t'ou.

Eid inonrein erhad er Gonil-zé, renehuéet én hon calon er santimanten a respèt e zeliet hou pout eid en Ilisieu ; ha reit un draiq-benac a hou ç'hani

eit ou antretenein : hum bliget doh hum gavonet ènai eit goher hon Pedenneu · chonget lies e hoh huimemh na Tampl de Zoué, hac é teliet dibual a brofanein e-mod er bet en Tampl-zé : pedet Doué d'ober a hanah er peh e garou; troheèt, tailleèt, losqneet, affligeet er bed-men, eit ma cavehait misericord ér bed-hont, ha ma rei deoh ul léh é assamble er Sænt.

---

### GALAN-GOUYAN.

Chetui é hèrr gnirieu petra en dès reit occasion de Ouil en ol Sænt. Er bobl Romæn (guet enn merhad ne vezai bet jalonsi itre ou Idolet p'on devezai reit de unan ur rang ihuelloh eit d'er-ré-ral) en doai batisset tehai un Tampl rond, hac on laqueit ol tro-ha-tro. Ardro er blæ eih-cant-pemh-ha-tregont ur Pah hanhnet Adrian, e oulennas en Tampl-ze eit gobér un Ilis, hac er bonsacras de Zoué er hettan de a vis Calan-Gouyan idan protection er Uéries hac en ol Sænt : hac a oudeveh er Grechenion e inour en de-cé guet ul Lid spécial. Intantion hur Mam santel en Ilis e zon ma tei hé bugale en dé-cé d'inourein en ol Sænt, er-ré zou hananet guenemh hac er ré n'en dint hanàuet meit guet Doué; ma repareint dré on devotion en ol direspet commettet é quevir er Sænt durand er blæ, ma huéleint en un taul er foul a exampleu caer en -dés lausquet guenemh tud a bep oaid, a hep stad ha condition, ha ma considéreint er recompance a hebani é jouissant é gloër en Eutru-Doué, ma trugairicaint Jesus-Chrouist ag er victoërieu en dès meritet d'e serviterion pere zou déja en Nean, hac ag er græceu e ra hamde d'er-ré e vihue hoah ar en doar, eid arrihne ehue er bonheur éternel.

A pe ourhæmenér deoh héli en exampleu a humilité, a charité, a batiantæt, a hénigen en dès reit temb Jesus-Chronist durand mei bet ar eu doar, hui e gav de laret é hoai Doue ha ne oai nitra diæz tebou; mæs a fæd-oh hui, é hoh carguet a fallanté, ha n'en dès quet calz moyand teoh pratiquein er vertuyen-zé. Mæs péh digaré e gavehait-hui, mar consideret er Sænt péré en dès hibuet én hou rang? Concenet ha gannet int bet, èl-oh, ér péhet · chuguet int het, èl-oh, d'en tantationeu, ha d'en inclination d'er péhet · er béd hac en diaul eu dès hum laqueit da unan eit ou dionstein doh er mad, hac ou stleigeal d'en drong : n'ou dès quet neoh collet courage; douguet ou dès memb er victoër. Méh e zeliet enta bou pout ma hoh quel lausq ha quen digas. Perac ne reheoh-hui er péh en dès groeit hugaléguen distér ha tud avaucet én oaid? Mar cavet é hèapoén é resisteiu doh er goal inclinationen, consideret er vrastæd ag er recompance a zou reservet d'er-ré e renonciou debai ou bunan, e guemérou en hroès hac e helion Jesus-Chrouist. Er poénieu-zé ne hadant meid ur momand; mæs er recompance a vou éternel. Petra e gavebait-hui de rescond a pe vou discoeit teoh en e hoès itré hou teourn en memb moyandeu ha secourieu guet peré eu dès hum salvet er Sæut?

---

## COMMEMORÆSON ER FIDELET TREMÉNET.

### En eil dé a vis Calau-Gouyan.

*(Mar deziret gout petra en dès reit occasion d'instituein er Goull-zé, leinet er Chapistr VII ag er Reflexionsu ar er pedair fin dehuehan.)*

Ex Ilis eu dés destinet un dé particuliér aveit pe-

dein eit soulagemant en incanneu e andur poén er Purgatoër, hac en dès choæget eit quement-ce en trenoz Gouil en ol Sænt, eit discoein demb er Gommunion a zou itré en ol mambreu ag eu Ilis. Rae er Fidelet e zou én Nean, ér Purgatoër hac ar en doar, a zou ol mambren d'en Ilis. Calhuet ind ol d'en heurustæd éternel. En tair Ilis-cé ne rant meid unan idan er memb pèn (Jesus-Chrouist). En Ilis e zou ar en doar e hum zoug de veritein er memb bonhenr, doh hum rejouissein de Calan-Gouyan rac ma jouiss deja er Sænt ag en henrustæd-cé : hac en trenoz hi e adrèss he Fedennen de Zoué eid an Ilis ag er Purgatoër, eit ma pligeon guet-t'ou hèr-rad hé foéniou hac hé zénnein de gompagnonéah er Sænt.

En Ilis n'antand quet ma pedehait eid en incaneu e ouyet sur e zou ér Baraouis, nac eid er-ré e ouyet sur e zou én ihuern, él en Héritiquet, er Bayannet, er Sysmatiquet, er-ré Escommuniet, hac en Apostadet. Mæs hi e antand ma pedehait eid en ol incauneu treménet é Commnnion er Sænt, ha memh eid er béherion en dès reit quênt merhuel ur merche henæc a hénigèn, pé e zou bet somprenet guet er marbue. En trenoz Gouil en ol Sænt e zou enta destinet eid pedein aveid an incanneu ag er Purgatoër é general, ha non pas aveit hou quærent hac hon ç'amiet é particulièr. Er Sacrifice ag en Overèn e zou sur en excellantan Pedèn efeheoh gobèr avait-t'ai : mæs cèllein e rér opèn ou soulagein drè er yun, dre en alézon hac en œvreu mat groeit én on intantion. Nitra ne vir dohoh a reservein déieu aral durand er blæ eit pedein aveit hou quærent hac hou ç'amiet. Er Chapistr VII ag er Beflexioneu er er pedair fin dehnehan, a zésquou

deoh peguemênd é ma agreabl da Zoué ha profitabl aveid-oh en devotion é quevir en ineanneu ag er Purgatoér.

### CONCEPTION ER UÉRIÈS.

En eihvet dé a vis en Avénd.

En Ilis n'hi dès quet prononcet é ma bet concenet er Uériès exant ag er péhat originel : mæs hi e ziaco splann e créd é ma bet gorantet a nehon dré ur bræce particuliér, a pe inour en dé a hé Honception gnet ul Lid solannel. A pe vai quéstion ag er péhet originel, S. Augustin ne veèn quet ma von conzet ag er Uériès, a gaus d'en inour e zou deliet de Jesus-Chronist hé Mah. Er faveur spécial-zé en dès chué meritet tehi mei bet exant ag en inclination d'er péhet, ha m'hi dès tremênet tont hé buhé hemb commettein en distêrran péhet.

Eid antréein é santimanten en Ilis, inouret er bettan momand-hont a santefication er Uériès, ha trugairicaît Doué en dout reit d'er béd en hani a béhani é ma gannet Jesus-Chronist. Purifiet hon calon ag en ol inclination d'er pehet; quemeret er resolution de vond ur guir servitour d'er Uériès, hac ur veritabl Discipl de Jesus-Chronist hé Mah.

Rai hir vehai rein deoh instructioneu ar er Gouilieu aral e hum gav durand er blæ.

## Articl II.

### *Ag en eil a Ourhæmeneu en Ilis.*

Sul ha Goul cleu en Overèn
Èl ma téli peb gùir Grechén.

En Ilis dré er Ourhæmèn-zé e ordrén d'en ol Grechénion deit d'en oaid a ræzon assistein devod-mad en Overèn d'er Sulieu ha d'er Gouilieu miret, meit hac ind ou debai un escns mat ha ræzonabl. N'en dai quet erhoalh eit cleuet erhad en Overèn, bond a gorv en Ilis ; réd-é opèn assistein én-hi a speret hac a galon, de laret-é, guet devotion, respet, attantion, modesti, ha guet un dougeance santel.

1°. Eit cleuet er had en Overen, réd-é boud ér stad heurus a græce Doné ; pe ahoël goulen a greis er galon pardon ag er péheden ; quemér er ferm resolution d'ou huittad ha d'ober penigèn a nehai. En Ælet e greine guet respet dirac Doue ; penaus é heëll enta ur péhour monet dirac-t'ou guet ur gousciance corromplet, hac ur galon staguet doh er péhet ? En hani e assist én Overen guet er sort santimanteu-zé, n'en dai quet dihaval doh er-ré e staguas Jesus-Chrouist doh er Groès.

2°. En Overèn e zou er Sacrifice ag er Groès offret a nehne en ur fæçon n'en dès quet a oaid scùillet. Deliet-é deoh enta dezirein a guemèut ma hoh capabl he hleuet guet er memb respet ha devotion en doai en tair Mari ital troæd er Groès a pe oai hur Salvér é verhuel doh-t'hi. Deliet-e deoh hoab hout ha pedein én Overèn guet un dougeance santel, èl pe veheoh é mesq en Ælet, pèré e hum humili

dirac er vrastæd a buissance bac a vajesté un Doué, eid er méleia, en innurein hac en adorein.

En Ilis e ordrèn deoh é special assistein liessau ma heèllehait en Overèn-Bred én hou Parræs idau boén a vond escommuniet mar manquet a bep tri Sul unan, hemb ur ræzon legitim. Chetui en avantageu caër e dennehait ag en asistance en Overèn-Bred en hou Parræs. 1° Gober e rér inou paud a dreu capabl d'inspirain deoh ur respèt bras eid er Misterieu ag er Religion, él mei en Deur bénigaet, er Prehecion, er Bara beuiguet, er Pronn hac en Instruction: en Overèn-Bred e vai larèt é intantion en ol Parræssienuet bibue ha marhuc. 2°. En ol Fidelet ag ur memh Parræs doh hum gavouèt él-cé joentet guet hou Bugul cit presantein ou dobérieu de Zoue, e represantt en Ilis general, de la-ret-é, er mamhreu joentet guet er pèn, (Jesus-Chrouist). 3° Er Vugulion spiritnel e rescond de Zoué a salvedigueab ou deved: rac-cé en devéd e zon obliget de hum hresantein dirac-t'ai cit clenet en ansaignemanteu a salvedigueab.

Hilleih e goll en Overen dre ou goal hemb ne hrezant quasi chongeal é pebant: er-ré a vai debuehad bras tehi; er-ré ne vent en-hi meid a gory ha non pas a attaution, el er-ré e chonge guet plijadur én ou ivraignereah, én ou horolleu, én ou infamite; er-re e ya dehi eit bragal ha guet gloër, eit seellet ha bout seellet: er-ré e lausq ou chonge guet treu aral e goll chue en Overen, mar bai peéll ou speret fariet él-cé espres pè dre on faute; mæs ma ne vai meid ur berriq amzér, n'en dai meid ur pebet venielt. Dré hou coal ha dre hou faute vai mar beoh dibarfæt én Overèn, a pe zet dehi guet un isprit carguet ag en treu ag er bèd, rac ma chomet beèd

en dehueban clohad de cheleuet mil lauternage, é-lèh monet é cource d'en Ilis; a pe zet dehi en ur reguéassal, en un hoari; a pe ret guir de unau-benac de hum gavouét inou, ha ma laquet hon chonge guet-t'ou.

Mæs mar doh oueit d'en Ilis guet un intaution vat, mar e hoès groeit hou possibl eit hum laquad é presance Doué, ha renonciein d'en ol chongen aral, n'en doh quet nezé cablus ag en dibarfætioneu a hou speret. Pe hum gavehai neoah hou teulagad de seëllet un dra benac, ha ma hum arresteheoh esprès d'er honsiderein pé de chongeal èu-ou, nezé é veheoh cablus ag er chongeu digampèn-ze, drè m'hou pehai sèntet doh-t'ai, penaus-benac n'hou pehai quet reit occasion dehai. Mæs mar hum gravet de seëllet hemb chongeal, ha mar distroet hou speret quentèh él ma ta deoh hum avisal, ne ret a-zè faute er bet, rac eu drespèt teoh é vai hum lairet hon speret de chongeal èl-cé.

Mar dai èn un Overèn simpl é hassistet, hui e rei mat hé hleuet pèn d'er hèn ar hou teulin, nameit durand en en Aviel. En un Overèn cannet e heëllèr a gourceu azéein : mæs a oudé er *Sanctus* beed er *Gomnunion*, réd-é hé hleuet ar en eulin, mar dai possibl. Er uellan fæçon de gleuet en Overèn, e zou béli er Pedennen hac en actioneu a ra er Beleg doh en Autær, ha chongeal èr circonstanceu a varhue hac a Bassion Jesus-Chronist, represantet dre bephani a nehai. Rac en Overèn e zou ehué ur representation, pé, mar caret, ur gontinuation a varhue hac a Bassion hur Salvér. A pe offr er Beleg er hara hac er guin de Zoue, ni e zeli ehné ou offrein guet-t'ou, ha hum offrein ni-memb eid adorein Doue, eid en trugairicad, eit goulèn pardon, hac

eit goulèn er péh zou necessær demb. (Leinet er Chapistr XIV, Parti II ag er Vuhé devod, hac en explication ag er ceremonieu ha Pedennen ag en Overèn, e gavehait amen arlerh ér Chapistr ag er Bedén.) Er-ré ne ouyant quet hum represantein Passion Jesus-Chrouist diarbèn er peh e ra er Belég doh en Antær, e eell cleuet en Overèn en ul laret er Pedenneu e ouyant meit ma hassisteint én-hi guet respèt, confiance, ha fe, ha m'on dou d'er hihannan un intantion general de hum joentein doh er Belég, ha d'offrein guet-t'on de Zoné er Sacrifice adorable-ze eid en adorein, eid en trugairicad, eit goulén pardon, hac eit gonlèu dré Jesus Chrouist tout er peh e onlen er Belég doh en Antær.

Ne yet quet d'en Overèn d'er Sulien ha d'er Gouilieu dré ur pur acustumance hac eit coutantein hou tevotion hemb quin : me antand é teliet hon pond opén en dispositioneu merchet amen, én intantion d'accomplissein Gourhæmèn en Ilis. Rac, par exampl, unan e yehai d'en Overèn en deien-zé eit coutantein é zevotion ha guet en intantion a gleuet hoah un aral goudé, eid accomplissein Gourhæmèn en Ilis, e vehai obliget de gleuet un eil Overèn, deusto m'en dehai deja cleuet unan en décé. Quêret d'en Ilis èl pe yehcoh d'er Halvær de uélet grucifiein Jesus Chrouist. èn ur monet en Ilis creinet guet ur respet ha dougeance santel é presance en Eutru-Doué, queméret deur beniguet guet devotion ha contrition a hou péhedeu, assistet én *Asperges* guet er memb devotion eit purifiein hon c'ineau muyoh-mui dirac Doué, hac eit peèllad tantationeu er goal speret a ziar-n'ah durand en Overèn : ér Prehecion chonget én hur Salver casset a Juge do Juge, ha contraignet de zong é Groès ar er Halvær.

Mæs en Ilis e ouair splann é hès calz a dud e vihue er stad a hébet marvel hac en inclination d'er péhet marvel, ha ne za er-ré-ze d'en Ilis meid eit gohér goah a Zoué, hac en outragein èl er Soudardet-hont pére e stouyai dirac Jesus-Chronist hac er soucadai en ur ober sehlantt a en inourein : perac enta é hoblige hi er sort tud-cè de gleuet en Overèn? Chetui er péh e mes de rescond ar guemèntcé : en Ilis e hordrènein d'é bugale assistein én Overèn, e ordrèn dehai de guettan tout hnm laquad èn dispositioneu requis eit hé hleuet erhad, de laret-e, assistein en-hi guet er santimanteu ag ur fé bihue, ag un humilité vras, ag ur gontrition parfæt : hac él ne juge ag ou halon nameit doh ou dianvès, hi e gréd en ou dès er santimanteu-zé, durand ne uél én ou homportemant nitra e rebai dehi jugein er hontrel : mæs hi e zihuen doh er Velean a laret en Overèn dirac ré na ziscoëhènt quet é mant presant èn-hi a speret hac a galon guet un attantion santel. Rac-cé en Ilis e gommand assistein én Overèn, hac e zihuèn monet dehi hemb en dispositioneu requis ha necessær, pé ahoël hemb ur resolution sincèr de changein a vuhe, mar her er stad a hébet marvel.

---

### Artica III.

*Ag en dairvet a Ourhæmeneu en Ilis.*

T'ha béhedeu e govessei
Ur uéh ér blæ, ma ne rès mui.

En Ilis dré er Ourhæmèn-ze e ordrén d'en ol Grechénion covessad ou fehedeu ur uéh peh plæ d'er

bihannaq, d'ou-Person pé d'ur Belég aral aprouvet én ou Farræs. Hanni n'en dai dispancet ag er Ourhæmen-zé ag er momand ma vai capabl de behein marvelemant, beed er fin ag é vuhé: er vugale-memb e zou dalhet d'en accomplissein quentéh él m'ou dès en oaid a ræzon. En Ilis n'hi dès quet merehet de beh cource ag er blæ é tehér gobér er Govezion-zé: mæs er Ourhæmen hi dès groeit d'hé bugalé de gommunicin de Basq, e zou ur merche sclær é ma eit ma hum brepareint d'er Gommunion-zé, en hi des commandet tehai covessad ou fehedeu d'er bihannan ur ueh ér blæ. Ne larér quet deoh ueoah gortoz bet-ha Pasq hemb monet de govessad; rac ma ne dostet meit blæ-ha-blæ, hui e hoes de zougein ne reheoh ur fal Govezion hac ur Pasq sacrilege; hac el ma houyet, en hani en dès er malheur d'ohér ur fal Govezion, n'accompliss quet Gourhæmeneu en Ilis.

Ordrenet-é deoh gobér er Govezion-zé én hou Parræs; ha n'eellet quet monet d'he gobér él leh aral hemb permission hou Person. Chetui pe-dost er peh en dès arrestet en Ilis ar guemént-cé ér buarvet Concil general a Latran ér blæ 1215. « Ne « vern péh Fidel deit d'en oait a ræzon e govessei… « perhueh ol é behedeu d'er bihannan ur ueh er « blæ, d'é Veleg propr, de laret-é, d'é Berson pé « d'ur Belég aral aprouvet én é Barræs, hac e la- « quei é ol studi d'accomplissein er benigèn e vou « reit dehou, eit ma vou ér stad de gommunicin « d'er bihannan de Basq, meit-hac ur ræzon benac « legitim e vehai d'en derænein beed ur hource » aral. Pihue-henat ne sentou quet deoh el Lezèn- « zé, ne zeli quet bout lausquet d'antréein én Ilis « durand é vuhé, nac interret én doar beniguet

« arlerh é varhue... Mar hebai unan-benac e zezi-
« rehai monet d'obér er Goveziou-zé er mæz ag é
« Barræs, ean e zeli goulen eit quement cé, permis-
« sion guet é Berson : rac ma ne vehai accordet
« tehou er hermission-zé, er Beleg doh pehani en
« hum adressehai, n'eëllehai quet er cheleuet é
« Covézion, hac en assolvèn e rehai dehou e vehai
« sacrilege... » Obliget omb enta dé dostad d'er Sacremand a Benigèn ur ueh ér blæ d'er hibannan, idan boèn a excommunication,

Me ouair en lis ne oblige asbolumant hé hugalé de dostat d'er Sacremand a Bénigèn nameid un ueh ér blæ : mæs er sourci e zeliamb hur bout ppet de hum oarn doh finessen er goal speret, de hum gonservein é græce Doué, de laquad hur salvedigueah én assurance a guemènt ma heëllamb, e zeli gobér demb tostad liès d'er Goverion guet eun a hum accource doh er péhet, guet eun a gouéh ér stad malheurus a zalledigueah hac a obstination.

Rac-cé unan e hum laquehai én dangèr a ancoehad ur pehet marvel benac mar da ha tardein a monet de govessad, e zou obliget de dostad prestan ma heëllou, guet éun a vanquein dré é faute a obér ur Govezion vat hac antier. Unan en dès ræzon de gredein é ma ér stad a béhet marvel, ne zeli quet chuè tardein a dostad d'er Govézion. Ne laran quet neoah é vér obliget de ridéq de glasq ur Hovezour quentéh èl ma ver couéhet ér pehet marvel, n'ameit-ha requis vehai pé communiein pe receu ur Sacrement benac arat : mæs me lar é teliér profittein ag er guettan occasion, eit hum sehuel ag er stad-cé. Rac penaus cousquet tranquil ar vordèn en ihuern?

Obliget vér hoah de govessad a pe vér én ur blinhuet calet hac én dangèr ag er marhue. Rac

pihue-henac e cèll covessad hac e varhue guet ur péhet marvel hemp quin ar e gouciance, e hum goll dré é lézidantæd, hac e vehai possibl en en dehai ean ur Gontrition vras ag é béhet. Mæs er-ré ne gavant Covezour er bet, pe n'cèllant quet covessad, e zou obliget d'obér ur Act a gontrition parfæt guet en dezir de govessad, quentèh él ma heélleint. Recommandet-é hoah er Govezion de unan saisi hac e dosta d'he zerméa : d'er-ré e ya én ur voyage dangerus ar er mor : d'er-ré e ya d'er brizèl · d'er-ré e ya eit peèl amzer d'ur vro é pehani ne gaveint quet Covezerion, pé n'antandeint quet el langage ; d'er-ré e hum zispos de guemér ur stad a vuhé, etc. Anfin ea Ilis e zezir ma tostehemb d'er Sacremanteu quel lies él m'hun nes doher eid antretenein hun inean en ur goir devotion : rac er-ré ne dostant meit a pe vai ret, e zisco assès ne rand paud a gas nac a Zoue nac a ou inean.

## Articl IV.

### *Ag er·bedairved a Ourhæmeneu en Ils·*

T'he Dad Salvér e recevei
Peb Pasq, humplan ma heélleı.

En Ilis dré er Ourhæmen-zé e ordrén d'en ol Fidelet Crechénion communiein guet en di-positioneu requis ba necessær, de Basq én ou Farræs, he non pas él léh aral hemb conge ou Ferson. N'en des hanni exant a accomplissein el Leven-zé, pas memb er vugale, a pe juge ou Hovezour en ou dès squénd vat assé feit hanàuein er gonsequance ag un action quer santel el honnéh. Peb-unan e zou obliget d'obér é Basq én é Barræs, ha hanni n'eell

er gobér él léh aral hemb congé é Berson. Ne accomplissér quet er Ourhæmèn-zé dre ur fal Gommunion; hac er circonstance ag ur sacrilege groeit de Basq, e zeli boud expliquet ér Govezion e vér obliget d'ober eit er reparein. Pihue benac e vehai obliget d'obér ur Govezio general, rac m'en dehai bihuet dalh-mad é goal stad, e vehai obliget chué de zischærien peéd Pasq en dehai groeit durand é fal vuhé.

Er-ré e hum gav clan durand er Pasq ha n'eellant quet monet d'en Ilis, e zeli galbuein ou Hovezour quentéh el ma von treménet er pemzec de a Basq, eit hum laquad ér stad d'aquittein en obligation-zé. En Ilis e ordrén d'er Govezerion dalæein en absolvén d'er-ré ne gaveint quet disposet mad eit gobér ou Fasq; hac en dud-cé e zou obliget d'ober er peh e zou commandet tehai dre ou Hovézour, ha de retourn de govessad d'en amzér en dou merchet tehai: rac obliget int d'accomplissein Gourhæmèn en Ilis prestan ma beilleint, ha ma ne brezant er gobér, ind e béh. Aveid er-ré e ya quênt Pasq én ur voyage benac péhani e virou d'oh-t'ai a ober ou Fasq guet ér-ré-ral, recommandet-e dehai gobér ou Fasq ér-raug. Er-ré e za d'er guær gondé Pasq, e zou obliget de hum bresantein prestan ma beilleint.

En Ilis ne gommand d'hé bugalé communiein meid ur hueh er blæ: mæs hi e zezir ma vihueint perpet santel asses eit bout ér stad de gommuniein liés (Hui e gavou en dispositioneu requis eit communiein liés expliquet en Articl ag er Sacremand ag en Autær.)

### Articl V.

*Ag er bempèt a Ourhemeneu en Ilis.*

Er Hoaris, er Hortualeu
E yunei, hac er Vigilieu.

En Ilis dré er Ourhæmen-zé e ordrén d'en ol Grechénion péré en des ur blæ ar-n uguênt accomplisset, yunein en eu-uguênt dé a Goaris, er Hortualeu hac er Vigilieu ordrénet. Yunein e zou tremen un deuch guet ur prèd boued hemb quin, guet en intantion a obér pénigen. Guharal ne zaibret d'en deieu yun nameit ardro tair ær goudé creisté, ha boad de Goaris e hortait beèd ardro cuh-heaul. Nezé ne oai quet permettet mui eit bermen, daibrein quiq en deieu yun; dibuénnet oai memb ivet guin. Mæs a nebedigueu é ma deit ur gustum de zaibrein ardro creisté; hac a oudeveh en Ilis e bermèt gober de noz ur golation, meit ma vou paud scannoh eid ur prèd ordinær; de laret-é, ne vou quet daibret paud, ha ne vou daibret na quiq, na pesquet, nac uieu, etc. Ne'e-llér quet reglein peguemènd e eèll peb-unan daibrein de golation · un dra sur-é ne zelier quet daibrein el d ur prèd ordinær. Er yun e zou institnet eit castiein er horv ha gobér satisfaction de Zoué dré er bénigèn · ne zeher enta daibrein nitra, nac ivet pas memb ur néh deur, meit ba dobèr vras e vebai, nameit de gource er prèd hac er golation. (Lemet Magasin spirituel er Beurerion, ar er Ourhæmèn zé, hac ar er-rè-ral),

A Lezénneu en Ilis n'en dès marcé banni e dorrér guet bihannoh scrupul eid en bani ag er yun.

N'en des digaré ne glasquer eit bout dispancet a nehi. A guemend en des neoah ur hle ar-n'uguènt accomplisset, n'en dés exant a yun nameid er magueretet, er merhet saisi, en dud clan, er-ré en dès labourieu quer calet d'ohér, ma vehènt obliget de lausquein ou labour mar behent contraignet de yun, hac er-ré n'eellant quet yun hemb reyinnein ou yèhæd. Rac-cé er-re eell guet un tamiq poen gober ou labour pé en derænein heèd ur hource aral, hac yun, n'en dint quet exant a er gober. Erre zou requis tchai labourad eit bihuein, ha n'éellant quet guet ou labour yun ei mer deliet, e rinq gober er pehiq e eellant. Ma n'eellant quet a gren yun, ind e zeli goulen dispance guet ou Hovezour, ha difautein pe dre Bedennen, pé dré alézoneu, pé dré ævreu mad aral, er breche e rant de Lezèn en Ilis. Rac n'en des hanni ne gav en tu de hum gastieiu en ur mod benac. En dud avancet en oaid n'en dint quet exant a yun durant ma heellant er gobér. Peh ur méh e zelle hemb-ni hur bout mar considerarnb guet péh gréd ha courage e yunai er Grechénion guharal! Hur Mam santel en Ilis en des donceit el Lezèn ag er yun a gaus d'hur goannediguéah ha d'hur fallanté ha hoah ni e gréd hum glem ha clasq mil digaré eit bout dispancet a nebi! Hac ingorto omb-ni a monet d en Nean hemb gobér pénigen?

Pehein e rer incmp d'er Ourhæmen-zé : 1°. A pe zaibrér d'en deieu yun pe quiq pe ur mæz benac bac e bass eit bout quiq 2° A pe zaibrér pe ma biver hemb necessite vras istroh eit d'er hource ag er préd. 3°. A pe zaibrér quent cource er pred; a pe ver rai beèl doh taul, a pe zaibrér rai, pé tren rai friand. 4°. A pe zaibrér de golation quemend el

d'ur préd ordinær. 5°. Er vèstr péré e vir doh ou zud a yunem, pé e ra dehai espres laburieu calet eit ne veint quet er stad de yun, e beh ehue inemp d'r Ourhæmén-zé. (Laret hun nés ar er guettan Gourhæmen petra zou ret gobér eit sanctefiein er Hoaris.)

Er Hortualeu e zou bet institutet; 1°. Eit consacrein de Zoue dre er hénigen er hommancemand a bep sæs-un ag er blæ. 2°. Eit pedein Doue de rein d'é Ilis Bugulion mat ha santel; rac neze e rer en Urheu. 3° Eid er'pedein de gonservein er madeu ag en doar, hac en trugairicad ag er-ré en dés reit temb. Cortualeu en nehue-ban e hum gav er Merhèr, er Guiner hac er Sadourn ag er guettan suhun a Goaris. Cortualeu en han, pe en Drinded, e hum gav er Merhèr, er Guiner hac er Sadourn arlerh Sul er Panteeoust. Cortualeu en dilost-han, pe S. Maheu, e hum gav er Merher, er Guiner hac er Sadourn arlerh Gouil er Groès é mis santambr. Cortualeu er Gouyan e hum gav er Merher, er Guiner hac er Sadourn ag en dairvèd suhun ag en Avénd. En Ilis hun oblige de yun er Hortualeu er mod mei laret ihuelloh, ha d'ohér en deieu-ze Pedennen ha peb sort æuvreu mat. Hui e ouair é tèliet hum laquad ér stad a hræce, eit ma vou meritabl hou pénigenneu dirac Doué.

Er Vigilieu e zou yunen commandet én dé quênt certæn Goulieu braz, eit ma hum hreparebemb dre er benigen d'ou santefiein: él mei Vigil S. Yehàn er Badéour, Vigil S. Pierr ha S. Paul; Vigil en Assomption pe Gouil Maria e creis-Æst; Vigil Calan-Gouyan, Vigil Nendeléq. Hanbuet-é en deieu ze *Vigil* pe *Veil*, rac guharal er Fidelet ne yènt quet de gousquet en nos quênd er Goulieu-zé; hé

zremèn e rènt én Ilis é pedein, èl ma rér hoah noz Nendelèq. En abusanceu e arribuai diarben er veilleu-zé e zou caus n'en dint quet mui pratiquet. Boutçou hoab Vigilieu aral e péré n'en dai quet ordrénet yun, èl mei en dé ma rér Prehecion S. Marc, hac er Rogationeu, a héré en hun nès conzet ér guettan Gourhæmen.

---

### Articl VI.

#### *Ag en huéhvèd a Ourhæmeneu en Ilis.*

D'er Sadourn ha d'er Guinér
É ma Vigil e peb amzér.

En Ilis dré er Ourhæmèn-cé e ordrén demb gobér abstinanceb peb Guinér ha peb Sadourn durand er blæ; de laret-é, hi e zihuèn dohemb a zaibrein quiq d'er Guinér ha d'er Sadourn, nameit ha de Nendelèq e hum gavehai unan ag en déieu-zé. En abstinance-zé e zou bet ordrénet eit n'ancoehemb quet é teliamb dalh-mat bihuein é mortification hac é penigèn. En Ilis en dès choæget eit quement-cé er Guinér a gaus de vahue hur Salvér, hac er Sadourn é mémoër ag é interremant, hac eit hur preparein dré er bénigèn de santeficin er Sul.

Peb Escob en dès er bouvoër d'ordrénein én é Escopti yun en ha vigilieu particulier é circonstanceu extraordinær, èl mei a gaus d'ur sehour bras, d'ur guérteri, d'ur vocen, d'ur goal glinbuét: hac un estrangeour e hum gav én Escopti-hont én ur circonstance èl-cé, e zou obliget de yun pé d'obér vigil él en dud ag el leh. Mæs pe hum gavehai tud ag en Escopti-zé, *dré chanche*, én un Escopti aral é

péhani ne vehai quet ordrénet yun, er-ré-zé ne vehênt quet chué obliget de yun. Me lar *drè chanche*, rac pe yehent espres er mæz ag ou Escopti eit cavouét en tu de fraudein el Lezén, ind e behehai. Chetui hoah un exampl ar guemént-cé. Me laqua é permet Escob Quimper de bobl daibrein quiq deu pe tri dé peh suhun durand er Hoaris : en dud a Escopti Guéned e hum gavehai, *drè chanche*, é Quimper en déieu-ze, e eellehai daibrein quiq just el en dud ag el leh : mæs pe yehênt esprès ar zoar Quimper eit cavouét en tu de zaibrein quiq, ind e béhehai : hac en dud a Quimpér e zehai ar zoar Guénéd, e béhehai e taibrein quiq en déieu ma vehai permettet daibrein é Escopti Quimper. N'en dès quen ræzon a guement-cé, nameit ma teliér hum gomportein revê er reglementeu partuculier ag en Escopti é péhani en hum gavér hemb fraud na treizoni.

## CHAPISTR V.

### DOUÉ EN DÈS HIAZÊET É HI AR SEIH PILÉR.

*Ag er Sacremanteu.*

Ur Sacremand e zou ur merche sansibl en dès Jesus-Chrouist instituet eit hur santeficin. *Ur merche sansibl*, de laret-é, un dra, un action e gouéh idan er squendeu, hac e senéfi ur hræce invisibl e zou reit d'en hani e receu er Sacremant. Par exampl, er Vadiend ni o uél en deur hac nection er Belég péhani e vade ; ni e gleu er péh e lar ; chetui mercheu sansibl. En deur, en action hac er honzeu-zé e seuéfi é ma purifiet inéan en hani e

vadéer, ag er péhet originel, hac é ma deit de vout croaidur de Zoué ha d'en Ilis; chetui ur hræce ne uélamb quet. Ur merche... *en des Jesus-Chrouist instituet* N'en dai quet ret bout abil eit goud n'en dés meit Doué e eèll instituein Sacremanteu rac n'en dés meit Doué e eèll rein d'ur merche sansibl en nærh hac er vertu de laquad ur hræce surnaturel én hun inean. Anfin ur merche sansibl... instituet *eit hur santefiein* : de laret e, eit hur rantein agreabl pé agreaploh de Zoué Bout-çou Sacremanteu péré é rantt mab-dén agreabl de Zoué, él er Vadiend hac er Bénigén, én ur rein dehou er vuhé a hræce n'en doai quet quéut; rac-cé en ou hanhuér Sacremanteu *er-ré varhue* dre er péhet. Bout-çou Sacremanteu aral péré e rantt mab-dén agreaploh de Zoué, dré ma cresquant ha ma sonnant én é inean er græce en doai deja hac er-ré ze e hanhuer Sacremanteu *er-ré vihue*, de laret-é, réd-é boud ér stad a hræce Doué eit eit ou receu.

Bout-çou seih Sacremant : er Vadiénd, er Gonfirmation, er Sacremand ag en Autær, er Benigén, en Nouyen, en Urh hac er Briedereah Er Sacremanteu-zé e zou él quel liès a riolèn dré beré é rid ar-n'amb er meriteu infini a varhue hac a Bassion hur Salvér Ol e touguant guet-t'ai deu effæd. De guettan, ind e laq én inean er græce santefius, pé ur hresquance ag er græce santefius : d'en eil, ur græce e hanhuér *Sacramantel*, de laret-é, propr de bep Sacremant. Rac-cé er Vadiend hur groa Crechénion; er Gonfirmation hur groa Crechénion parfæt; er Sacremand ag en Autær e vag hun inean; er Bénigen e uella d'hur hlinhuedeu spirituel; en Nouyén hur secour de verhuel erhad; en Urh e ra Bugulion d'en Ilis; hac er Briedereah e bourvæ suite debi.

Bout-çou tri ag er Sacremanteu-zé n'eéllant quet bout receuet istroh eid ur ueh ér vuhe : er Vadiend, er Confirmation hac en Urh ; rac ma tongant en inean un drived effæd e hanhuér *caractær* ; de laret-e, un certæn qualité spirituel pehani zou imprimet éu inean ha pehani ne vou jamæs diverchet. Dre-zé vou differhet éu ihuern er-ré en don receuet er Sacremanteu-zé, doh er-re n'ou dou quet ou receuet. Pebeh mèh eit-t'ai ! Remerquet : en hani e receu unan-benac ag er Sacremanteu men hemb en dispositionen necessær, ne receu quet er græce ag er Sacremant ; mæs ean e receu er haractær, meit ne vou quet en drespet tehou en en dou can receuet. Rac ce unan e receu er Vadiend en drespet d'é galon, ne receu quet er baractær ag er Vadiend.

N'en dai quet a santeleah nac a veritt er Belèg, pé en hani e ra er Sacremant, e tenn er Sacremanteu ou nærh hac ou vertu : mæs a veriteu infini Jesus-Chrouist pehani en des ind instituet, eit pourvæein de zoberieu spirituel en Ilis, ha peb Fidel é particulièr. Rac-cé ne vern hac ean e vou santel pé pehour en hani ou ra, er Sacremand en des perpet é effæd, mar er receuer guet en dispositioneu necessær. Mæs en hani e ra ur Sacremand ér stad a béhet marvel, (meit ha necessité e vehai) e gommèt ur pehet nehué, rac ma profan un dra santel.

---

### Artic I.

## *Ag er Sacremand a Vadiènd.*

En Vadiend e zou ur Sacremant, de laret é, ur merche sansibl instituet dré Jesus-Chrouist, pehani

e efface er pehet originel, hur groa Crechénion, bugale de Zoue ha d'en Ilis. Badéein e senéfi golhein, nættat; hac er Sacremant-cé e burifi hac e nætta hun inean ag en ol pehedeu, ér memh momand ma ta en deur ag er Vadiènd de olhein ha de burificin hur horv.

Ol é temb ér héd cablus ag er péhet originel, hac er Sacremaud a Vadiend no gav meid er pehet cé d'effacein ér-ré er receu quênd en oaid a ræzon: mæs a pe recen un dén deit d'en oaid a ræzon er Vadiend, er Sacremant-ce e efface non pas hemb quin er péhet originel, mæs chué en ol péhedeu actuel en dai commettet, hac en ol poénieu déliet aveit-t'ai de justice Doué e vai chué pardonnet dehou. Rac-cé, hac en en dehai en dén-zé commettet en horriplan torfæteu, quenteh èl m'en dès receuet er Vadiend, ne chom mui deléour a nitra de justice en Eutru-Doué, pehani dré un effæd ag e visericord, e bardon dehou ér Vadiènd é ol pehedeu hac en ol poénieu déliet aveit-t'ai.

Bout-çon neoah certæn drouguen en dès er péhet originel tènnet ar-n'amh, hac e chom guenemb goude er Vadiend, èl met en ignorance pe diouiegueah, en inclination d'er pehet, er miserieu ag er vuhé hac er sujedigueah d'er marhue, ne vehemb delivret ag er-ré-zé meid arlerh er Resurrection general, hac en delivrance-zé e cell boah bout seèllet el un effæd ag er Vadiénd. Doué en dès vennet lausquein en drouguen-zé guet mab-den er vuhémen, eit degass chonge tehou é peh momand ag er stad heurus a béhani é ma couéhet dré é oal, eid en derhel en humilite hac é dougeance, hac eit reiu leh dehou de hum excelsein dalh-mat ér pratiq ag er vertuyeu.

Er Vadiènd hur groa bugalé de Zoué drè er vnbè nebuè e ra demb é Jesus-Chrouist, dre en droæd e ra-demb de galhuein Doué hun Tad, ha de seèllet en Nean el hun héritage Er vuhé nebuè-zé e zou er vuhé a hræce, pehani hur joentt doh Doué drè er Fé, en Espérance hac er Garanté. Reit-é demb e Jesus-Chrouist, hac a gaus d'è veritou : rac drè er Vadiend Jésus-Chrouist e za d'obèr é zamurance én hur halon, hac hur joent doh-t'on én ur fæçon ma vai can-memb e vihue én-n'amb, ha ma bomb é vambreu. A gaus d'en union-zé hun nès guet Jesus-Chronist, Doué hur hemèr eid é vugalé hac heritérion d'e Ranteleah guet Jesus-Chronist

Er Vadiènd hur groa bugalé d'en Ilis drè m'hul laqua é rang er Fidelet, drè en droæd e ra demb de receu er Sacremanteu, ha de vout lodèq ha participant én ol madeu spirituel ag en Ilis. Er Vadiend, él m hun nes laret, n'eell quet bout receuet istroh eid or uch, rac m'en dai unan ag en tri Sacremant e roug caractær én inean Un torfet bras vehai enta badeein a nebuè ne veru pihuc-é, a pe vér sur é vai bet badeet. Mæs unan e vehai ræzon de vout en arvar hac can e vehai badéet, pe ne vehai quet, e zeli bout badeet idan condition er fæçon-men : *Ma n'en dous badéet, me he vadé é Hanhue en Tad ✝, hac er Mab ✝, hac er Speret ✝ Santel.*

N'eèller quet bout salvet hemb er Vadiend; rac Jesus-Chrouist en des laret. *En-n'emb ne vou quet gannet a nehuè drè en deur hac er Speret-Santel, n'antréou quet é Ranteleah en Nean* Un articl a Fé é enta penaus er vugalé e varhue hemb Badiend, ne uéleint jamæs en Eutru-Doué En Badeu santel ag en Ilis ne gredant quet assurein e bandurant en ol

tourmanteu ag en ihuern; mæs sur-é é handurant poen en dannation, pèhani zou er holl a Zoué hemb recour er bet.

Petra e rescondou é Jugemand en Eutru-Doué quemend a Grechènion brutal, peré, dre ou fallauté, ou lubricité pé ou lèzidantæt, e zou caus de varhue ou bugalé quènt ma vent deit ér béd, pé ne rant cas er bet eit ou güelet é verhuel hemb Badiènd?

En Ilis e bànàu tri sort Badiènd : er Vadiènd a zeur, a bèhani é conzamb amen ; er Vadiend a volanté, hac er Vadiend a oaid. Er Vadiènd a volanté e zou un dezir sincèr ha nærbus de receu er Vadiend, a pe n'eller quet be receu en effæd. Rac cé un den deit d'en oaid a ræzon, pèhani ne gavehai quet pe deur, pe unan-benac d'er badeein, e eell neoah bout salvet én ur obér un Act a Garanté pé a Gontrition parfæt guet en dezir de receu er Sacremant ce quenteh èl ma cavou en occasion. Splanné de uelet n'en dai quet quéstion a-zé ag er vugalé peré n'ou dès quet en óaid a ræzon, ha n'en dint quet ér stad de zezirein bout badeet, na d'ober un Act a Garanté pé a Gontrition parfæt.

Er Vadiènd a oaid e zou er Martyr; de laret-é, er marhue anduret eit Jesus Chrouist. Rac-cé, a pe andur bugalé pé tud vras er marhue eid er Fé quent bout badeet, er-ré-zé zou badéet én ou goaid, hac e zou salvet Chetui perac é hinour en Ilis el Martiret en Innoçandet e ras Herod massacrein a gaus de Jesus-Chrouist

Ne zeliamb quet ancoehad en áliánce e ra Doué guenemb ar er Fonce a Vadiend, hac er bontrad, e ramb guet-t'ou. Doué e bardon demb hur pehedeu hac en ol poénieu déliet aveit-t'ai d'é justice; ean

hun deliv̄r a sclavage en diaul, hur hemér eid e vugalé, hac e ra demb en droæd d'er galhuein hun Tad, ha de seèllet en Neañ èl hun héritage. Doué e vou fidel d'é bromèss mar hemb ehue fidel d'er péh hun nès grateit.

Dré er hontrad hun nès groeit guet Doué, ni hun nès hum obliget de gredein ferm en Doctrin en dès ansaignet Jesus-Chrouist, hac e zésq en Ilis ag é herh d'er Fidelet : de renoncein d'en diaul, d'é vobanceu ha d'é ol ævreu ; de viret Gourhæmeneu Doué ha ré en Ilis, ha de vihuein èl gùir Grechénion

Dré *vobanceu en diaul* é hantandér en assamb'eyeu, er festeu, er horolleu, en divertissementeu dihuènnet, er braguerissen væn ha dijauge, er modeu ha custumeu fal, en ur guir tout er péh e chervige de vaguein en orgueil hac er vanité drén er faus aparance a bloèr hac a inour. Hanhuet int *bobanceu en diaul*, rac m'en dai ean e inspir de vab den en ol vanitéeu-zé, ha ma hum chervige e hohai eit hun trompein hac hur holl. Bout taulet guet t'ai e zou enta carein er péh e chervige d'en diaul eit hum tennein guet-t'ou en dannation, ha renoncein d'er promesseu ag er Vadiénd. Honnéh zou ur nrionné ar béhani ne rér quet calz a attantion, ha goab vehai guet er Grechénion scan a bénn hac amoædet guet bobanceu en diaul, pe vehai temallet tehai en ou dès renonciet d'ou Badiénd.

Dre *ævreu en diaul* e hantandér en ol péhedeu de héré en hur solitt en diaul dré é dantationeu. Rac en diaul hun doug dalh-mat d er pehet, hac é sèntein doh-t'ou n'en domb capabl meit d'obèr droug.

Hum obligein de vihuein *èl ur gùir Grechén* e

zou laret : Me fal deign heli Doctrin hac examplen Jésus-Chrouist ; ean é hunan e guemeran eit me Mæstr, me hum laq é rang é Zisciplet, eit-t'ou bemb quin e fal deign bihuein ha merhuel. Chetui petra hun nes grateit : Doué ne zalhou e bromess meid é quement ma vehemb fidel d'hun hani.

El ne oèmb quet ér stad de rescond a hanamb hou hunan én amzér ma homb bet badéet, en Ilis en des vennet ma vezai reit temb ur Pærén hac urVæren eit rescond én ul leh, eit rein demb un hanhue, hac eit bout caution eid-omb en ur bezai accomplisset er péb e hratèmb de Zoué. Mæs æz-é de oud n'en dai quet erhoal m'en dès re-ral conzet én hun hanhue : peb-unan zou obliget de renehuéein hiès er promesseu e zou bet groeit eit-t'ou ar er Fonce a Vadiend, eit rein de bep cource lusq d'é speret ha nærh d'é galon d'ou accomplissein, hac eit reparein er fauteu en dehai groeit inemp tehai. Deliet-e drès peb tra ou renehuéein én occasioneu-men : 1°. quentéh el ma vér deit d'en oaid a ræzon ; 2°. quênt receu er Sacremand a Gonfirmation ; 3°. quênt gober er guettan Communion ; 4°. Sadourn-Vasq ha Sadourn er Pantecoust, é hassistein ér vénidiction ag er Fonce, 5°. peb plæ d'en de ma vér bet badeet, 6°. A pe ver en danger a varbue.

Eit hum breparein erhad de guement-cé consideret pebeb græce en des Doué groeit teoh en de ma hoh bet badéet : hum zisposet d'obér ur Govezion vat, eit ma pardonnou deoh ol hou fauteu hac ingratitud en e andræ i : Quéret mar des tu d'en Ilis ma hoh bet badeet : hum laqueit tostan ma heèllehait d'er Fonce a Vadiend, ha renehueet mou hou promesseu quettan. (Cavein e rér el Livr Pedenneu

ur fæçon de renebuéein er promesseu ag er Vadieud.)

Ne zeliér quet laquad peb sort tud de vout Pærén ha Mæren : red-é choæge Catholiquet mat hac e vou bet confirmet, mar dès moyand, rac en Ilis n'hi des commerce er bet guet en Heritiquet éu e Fedenneu, ha jaugein e ra ma vou Crechenion parfæt er-ré e hum bresantt de rescoud er-ré-ral : réd-é ma veint instruget hac ansaiguet mat ; ma houieint er Misterieu ag er Religion, Gourhæmeneu Doué ha ré en Ilis, er senefication hac eu obligation ag er promesseu ag er Vadieud ; rac ma hum garguant a zésquein ol en treu-ze d'er-ré e zalbant ar er Fonce santel : mæs peuaus en ou desqueint int d'er-re-ral, ma n'ou goutant int-memb? Anfin réd-é ma veint tud a vuhé hac a scuir vat, rac en-u'emb ne zisco quet dré e vuhé é renonci ean-memb d'en diaul, ne jauge quet doh-t'ou rescond eid un aral.

Un tad hac ur vam ne zeliaut quet hum voutein de zerhel ou broaidur ar er Fonce a Vadieud, na memb d'er badeein, meit ha necessité vras e vehai, a gaus d'en aliauce spirituel e hum gav itré eu hani e vade hac eu hani badeet hac é dad hac é vam ; just èl itré er-ré e zalh ar er Fonce a Vadiénd, hac en hani e zalbant de vout badéet hac é dad hac é vam. Me lar *er-ré e zalh ar er Fonce a Vadiénd* ; rac pe vehai crechéuiet ur broaidur quênt hout casset d'en Ilis, en aliauce spirituel n'hi des léh er het aveid er-ré en dalh ar er Fonce a Vadiénd.

Ur Pærén hac ur Værén e zou obliget : 1°. de garein ou Filloret ha Fillorezet él ou bugalé spirituel, 2°. de recommandein d'ou zad ha d'ou mam ou désquein de chervige Doué, pe hum gargueiu int memb a er gober ; 3°. d'ou disposein de receu er Sacremand a Gonfirmation a pe veint ér stad h

n

ma caveint en occasion; 4°. d'expliquein dehai er péh ou dès grateit eit-t'ai ar er Fonce a Vadiend, eit ma veint ehuehet de hum aquittein ag ou fromesseu; 5°. de bedein Doué aveit-t'ai. A dra sur, pe vehai consideret a dost deværieu er-ré e zalh ar er Fonce a Vadiend, ne vehai quet quemènd a brèss de hum voutein de vout Pæren ha Mæren.

N'en dès meid en Escobet hac er Velcan en dès er bouvoér hac er bermission de vadeein guet er ceremonien ordinær ag en Ilis. Mæs a pe vai necessite, ne vern pihue-é e cell badeein hemb solannite, meit ma rei a zevri er péh e ra en Ilis én ur vadeein.

Eit badéein réd-é turel deur ar ben en bani e vadeér, en ul laret : *Me he-vadé é Hanhue en Tad* †, *hac er Mab* †, *hac er Speret* † *Santel*; hac èn ur obér quemènt-cé, en dout en intantion d'ober er péh e ra en Ilis én ur vadéein.

Boud e oai hoah guharal dihue fæçon de vadéein, pére n'en dint quet mui èn usage.

Er guettan e oai d'espærgein tair guéh gnêt deur naturel en bani e vadeait, en ul laret : *Me he vadé, etc.* Aparance e zou é boai ér fæçon-zé e vadeas S. Pierr tri mil én un dé. En eil fæçon e oai de soubein tair gueh en bani e vadeait é deur naturel, en ul laret : *Me he vadé, etc.* Er fæçon-men e zou bet peéllan én usage; mæs a oudé guerço ne vadéér mui nameid é turel deur ar ben en bani e vadéer.

En Ilis e oulen ma vou taulet deur tair guèh é croés ar bèn en bani e vadeer, a gaus d'en Drindèd Santel, hac eit degass chonge é ma a veriteu Jesus marbnet er Groès, é tènn er Vadiènd hé nærh hac hé vertu : mæs er ceremonieu-zé n'en dint quet necessær eit ma vou mad er Sacremant, hac assès-e eit quemènt-cé ma vou taulet deur ur néh hemb

quin, en ul laret : *Me he vadé, etc* Ma n'ellèr quet turel deur ar bèn eu hani e vadeer, red-é turel ar e gorv el lèh ma heèllèr, ha laquad chuéh ma tonchou en deurdoh er biq ha ma ridou. Réd-e chue ma vou en hani e daulou en deur, e brononçou er honzeu, ha non pas un aral : réd-é opèn m'ou frononçou én ur durel en deur, ha non pas quênt pé goudé : red-é anfin prononcean sclær ha reih : *Me he vadé é Hanhue en Tad, hac er Mab, hac er Speret-Santel*, guet en intantion d'ober er peh e ra en Ilis én ur vadéein.

Eit badéein en Ilis e hum chervige a zeur béniguet esprès eit quement-ce Sadourn Vasq pé Sadourn er Pantecoust. Mæs céllein e rér, a pe vai necessité, hum chervige a guemènt sort deur zou, meit ma vou naturel. Hanhuein e rér deur naturel deur fetèn, deur punce, deur riviér, deur ag ul lènn, deur mor, deur glau, deur érh; én ur guir, deur ne vai quet composet guet ard.

N'en dai quet permettet badéein guet solannité nameid én un Ilis Parræs, ha peb-unan e zeli bout badéet en é Barræs Mæs a pe vai necessité, céllein e rér badeein partout.

### *Explication ag er Ceremonieu ag er Vadiènd.*

Ordrénet-é d'er-ré e bresantt ur broaidur dé vout badéet, arrestein guet-t'ou é toul dor en Ilis, eit rein d'antand ne verit quet antréein abarh durand ma vou idan bili en diaul dré er péhet originel.

Interrogein e rér er Pærén hac er Værén petra e oulenuaad eid er broaidur e bresantantt, eit ma isclærieint hac ean e vai het crechéniet, hac opén eit rein d'antand penaus en Ilis ne accord er Vadiend

nameit d'er-ré hè goulèn pé dré-d'ai ou hunan, pé dré ré-ral.

Rein e rér dehou banhue ur Sant pé Santès, eit ma seellon er Sant pé Santès-cé, el é scùir ér bedmen, bac el é Batrom dirac Jesus-Chrouist.

Arlerh, er Beleg e hueh é henal tair gueh é croès ar eù hani e ya de vadécin, eit diblass en diaul dré vertu er Speret-Santel, pehani zou hanbuet henal en Eutru-Doué, bac eit discoein é ma dré veriteu Jesus-Chrouist grucifiet é teli en diaul bout diblasset.

Nezé er Beleg e ra Sign er Groès ar dal en hani e vadé, eit discoein penaus e-léh en dout méh a Groès Jesus-Chrouist, é teli hum blorifiein a en héli, de laret-e, a ziscoein partout bac é peb mod é ma Crechén, bac a bratiquein hemb méh ha hemb dougeance er Religion a Grecheneah.

Er Belèg e ra ehué Sign er Groès ar galon en hani e vadé, eit merchein é teli laquad e gonfiance é Jesus-Chrouist grucifiet. En ol Signeu Croes aral e ra er Belég durand er Vadiend, e senefi é tenn er Sacremand é ol nærb ha vertu a Groès Jesus-Chrouist hac a veriteu é Bassion

Gobér e rér ehué hillcib a Bedennen eit conjurein en diaul d'abandonnein er berh en doai dre er péhet originel ar en hani e vadeer, ba de gùittad ur galon péhani e ya de vout Tampl er Speret-Santel dré er Vadiend.

Laqual e rér é bég en hani e vadéér halén, péhani zou er symbol ag er barfætion, eit rein dehou d'antand é teli hum boémein eit bout parfæt, ha laquad e ol joe guet en treu a Zoué, bac é pratiquein é Lezeu.

Er Belég e ra nezé Sign er Groès guet é scopitèll ar zifrèn bac ar ziscoaru en hani e vadé, eit re-

presantein er Miracl e ras hur Salvér a pe nèlas guet é scopitell d'un dén board ha mud. En Ilis e hum chervige chué ag er honzeu e laras Jesus nezé, eit goulen cid en hani e vadéér, ma vou perpet distanq e discoharn eit cheleuet er urionne, ha ma vourrou attan doh hé heli.

Arlerb quement-cé er Belég e grog én hani e vadé eid er hondui en Ilis, eit rein d'antand é ma d'en dud a Ilis en en dès Doué reit er bouvoër de ziguecor demb en or ag en Nean ha d'hur hondui d'inou.

Nezé er Belég e lar a voch ihuel Symbol en Apostolet, hac e ourhæmén d'er Pærén ha d'er Værén ou laret assambl guet-t'on é hanhue en hani e vadeér, pehani e vehai obliget d'ou laret eanmemb p'en devebai en oaid a ræson, rac en Ilis ne receu de vout badéet nameid er-rè e ra profession a gredein é Jesus Chrouist, hac a heli é Zoctrin. Laret e rér chué er *Pater* a voéh ihuel, eit rein d'antand penaus en Ilis ne guemer eit hé bugalé nameid er ré e ouair er Beden-ze en dès ansaignet temb Jesus Chrouist.

Avance e rér arlerb quement-cé de-dall er Fonce a Vadiérid, hac inou, goudé en dout goulènnet guet en hani e vadé, hac ean e renonci d'en diaul, d'é vobanceu ha d'é ol ævreu, er Belég en oiguemantt guet en oleau sacret ar é ziscoai hac ar é galon, eit senéfiein græce en Eutru-Doué, péhani e ra nærh d'er Grechenion er poenieu ha brizélieu ag er vuhé spirituel, ha péhani e scanna er yau a Lezén Jésus-Chrouist, e hum obligeant de héli.

Nezé er Belég e oulén guet en hani e vadé, hac ean e grèd é Doué en Tad, é Doué er Mab hac ér Speret Santel, hac ean e grèd en Ilis Santel, Ca-

tholiq, er Gommunion ag er Sænt hae en Vuhé éternel ; ha goude m'en dès rescondet, pé m'en dès é Bærén hac é Værén rescondet eit t'ou, é cred ol en treu-zé, er Belég e oulen guet-t'ou hoah hac ean e zezir bout badeet : rac en Ilis e vêan bout assuret a Fé hac a greden er-ré e guemer eit hé bugalé, ha n'accord er græce-zé nameid d'er-ré hé desir hac hé goulen

Quentéh èl m'en devai rescondet d'er péh e oulènnér guet-t'ou, er Belég er badé ér fæçon ma hun nès laret.

Nezé er Belég e ra Sign er Groès ar lein é bèn guet en Oleau sacret, eit rein dehon d'autand é ma deit én ur certæn fæçon de vout Belég ha Roué dré er Vadiend, revé er honzeu-men ag en Apostol S. Pierr : er Grechénion e zou un *Nation choæget, ur Bobl santel, composet a dud péré zou Belean ha Rouanné*, dré en union e zou étre-omb ha Jesus-Chrouist, pehani zou Roué ha Belég. Eellein e rér ehué laret é homb ur Bobl composet a Velean, dré ma homb obliget, el-ma lar S. Paul de hum offrein dalh-mat de Zoué èl un Hosti purifiet dre er mortificationeu; hac ur Bobl composet a Rouanné, dre er berh e ra demb græce en Eutru-Doué ar hur goal inclinationeu.

Goude quement-cé er Belég e laq ur honiff pé ul lien ghèn ar bèn en hani en dès badeet, eid en avertissein de gonservein beèd er marbue er græce hac er santeleah ag er Vadiènd. En amzer ne vadeait nameit Sadourn Vasq ha Sadourn er Pantecoust, é rait d'er-ré nehué badéet ur sai ghèn. eit marchein en innoçance ag er Vadiènd; obliget oèat de zong en abid-cé durand eih dé : ind e assistai én Officeu durand en amzér-zé, hac e gommuniai bamde

én Overèn e oai laret én ou intantion, er Sul ma quittènt oa sae guen, e zou hoah hanhuet hinihue, *Dominica in albis (depositis)*; de laret-é, er Sul ma quitter en abideu guen eit quémer en abideu ordinær. (Sul Quasimodo.)

Presantein e rer ehué ur oleuen alumet d'en hani badeet, eit rein dehou d'antand é teli splannein ér bed avel ur goleu, dre er pratiq ag en ol vertuyeu ha dré er santeleah ag é vuhe.

Nezé er Beleg e olh é zeourn dré respèt eid en Oleau sacret, er Pæren hac er Værén e olh ehue ou ré, eit represantein er burtæd a intantion guet péhani en ou dès rescondet eid en hani ou dès dalhet ar er Fonce a Vadiend.

Anfin leinein e rér er hommancemand ag en Aviél, revé S. Yehan, eit pedein Jesus-Chrouist d'ober é zamcurance guet en hani zou bet badéet, ha de rein dehou er græce de gonservein beéd er marhue er galite a groaidur de Zoué en dès receuet ér Vadiénd. Neze er Belég e ra d'er Pæren ha d'er Værén en avertissemanteu e zon merchet ér Rituel, (Ar er Sacremant-cé hac er-ré-ral, leinet Magasin spirituel er Beurerion, etc.)

---

### Article II

#### *Ag er Sacremant a Gonfirmation.*

Er Gonfirmation e zou ur merche sansibl instituet dré hur Salver Jésus Chroust eit hur gobér Crechenion parfæt, dré ma receuamb én-ou er Speret-Santel guet é ol donzoneu.

Er Gonfirmation e zou *ur merche sansibl*, dré ma laq en Escob é zeourn ar bèn en hani e gonfim,

ha ma ra Sign er Groès ar é dal, èn ul laret er honzeu-men : *Signo te signo Crucis, etc.* Instituet-é dre Jesus-Chrouist avèl en ol Sacremanteu ag el Lezèn nehue. Hanhuet-e *Confirmation*, rac ma ra nærh d'er Grechenion de gonservein er vuhe nehué ou des receuet er Vadiènd. Er Sacremant-ce e zoug ehué caractær èn inean, quer clous el er Vadiènd, guet en differance-men : er Vadiend hur groa Crechénion, hac er Gonfirmation hur groa Crechénion parfæt ; er Vadiend hur groa bugale de Zoué, hac er Gonfirmation hur groa soudardet de Jesus-Chrouist. Er Gonfirmation e zou enta él en aché mand ag er Vadiènd.

Receu e rer er Sacremant-cé er Speret-Santel pêhani e zesqnên en inean guet é ol donæzoneu, eit rein dehi nærh de feabein en ol tantationeu interior hac exterior. Hanhuein e rér *tantation interior* er revolt a hur goal inclinationeu, peré e chervige d'en diaul eit hur solitein de droein cain de Zoué. Hanhuein e rer *tantation exterior* en drougueu, en anjulieu, er goal exampleu, hac é general ol er péh e cell en dud gouniet guet en diaul impléein eit laquad er Grechénion de zivarchein ag en hend mad. Er Speret-Santel e ra demb nærh de resistein doh en tantationeu zé, en ur gresquein er garanté én hun inean.

A fæd donæzoneu er Speret-Santel, er Scritur e gonti seih : er Barfætion, er Gonseil, en Antandemant, en Nærh, er Sciance, en Devotion, ha Dougeance Doue.

*Er barfætion* e zou un donæzon ag er Speret-Santel, pehani e z'stag hur halon doh er hed, hac e ra demb clasq ha carein hemb quin en treu a Zoué.

*En antandemand* e zou un donæzon péhani e ra demb compreneïn ha sontéal er gurionnéeu ha Misterieu ag er Religion.

*Er gonseill* e zou un donæzon péhani e ra demb perpet choæge er peb e zoug mayan de bloër en Eutru-Doue ha d'hur Salvediguëah.

*En nærh* e zou un donæzon péhani e ra demb feaheinguet courage en ol trezelleu ha diæzemanteu e hum bresantt demb én hènd a hur salvediguëah.

*Er sciance* e zou un donæzon péhani e ra demb hanàuein en hènd e zeliamb quemér, hac en dangérieu dob pèrè é teliamb dihoal, eid arrihue én Nean.

*En devotion* e zou un donæzon péhani e ra demb hum zoug guet plijadur d'ohér er péb e ouiamb e blige de Zoué.

*Dougeance Doué* e zou un donæzon péhani e inspir demb ur respèt caranténs eit Doué, hac e ra demb dougein a zisplige dehou.

N'eu dès meid en Escobet e céll confirmein ; bac eit receu er Sacrement-ce, red-é : 1° bout badéet ; 2° red-é en doud en oaid a ræzon, eit ma vehér gùal ér stad de hum brepareïn. Guharal ne seéllait quet dob en oaid eit confirmein ; ba hoah hermeu én Ilis Gréq e confirmér er vugalé quenteh él ma vènt badéet. Mæs a ondé guerço en Ilis Latin e e zezir m'en devou er-ré e hum bresantt eit bout confirmet, groeit memb en hettan Communion. 3° Red-é boud ér stad a bræce Doué, de laret-é, en doud conservet er santeleah ag er Vadiènd, pé en dout he reparet dre ur gùir bénigén. 4° Red-é goud er Misterieu principalan ag er Fé, ba boud ar yun, mar dès moyand.

Eélleiu e rér bont salvet bemb bout confirmet :

mæs ur pébet marvel vehai neoah manquein pé dré zisprisance, pé dré lézidantæt, a receu er Sacremant-ce a pe gavér en tu; rac quemént-cé e vebai diaboeissein de Zoné ha d'eu Ilis, péhani e ordrén d'er Grechénion er receu ur uéh hemb quin én ou hnbé, quenteh él ma cavant en occasion.

Er-ré ne vènt quet bet confirmet, e zon obliget de monet, mar des tu, de gavouét ou Escob, a pe uelant é vènt en danger a goll er Fe, pe é commancer gobér brizèl d'er Religion Rac ér circonstanceu malheurus-ce e bès muyan doher a nærh eit discoein é vérCrecben.

## *Explication ag er Ceremonieu ag er Confirmation.*

En Escob e astenn e zeourn drès er ré e bum bresantt eit bout confirmet, eit pedein er Speret-Santel de zisquén én ou inean, ha d'ou disposeiu de receu é zonæzoneu. Nezé guet é vèd trampet én Oleau sacret ean e ra Sign er Groes ar dal en hani e gonfirm, én ul laret Pedennen péré e verche vertuer Sacremant-cé. En Oleau a behani en hum chervige, e zou composet a yvl-Olivet ha baum, péré en des ur senefication misterius. En yvl, pehani en dès er vertu de zouçad ha de rein nærh, e ra demb d'antand penaus græce er Speret-Santel e ra cavouét douce hac æz er péb e sehlantt bout cri ha calet é Lezèn Doué, hac e ra demb nærh d'antreprénein guet conrage er peh e zisplige muyan d'en natur corromplet. Er baum, pehani en dès ur vlaz huèq hac e breserv doh er gorruption, e ra demb d'antand penaus græce er Speret-Santel hur preserv doh er pehet, hac e ra demb streàuein partout dré bun

exampleu mad en douster bemb par e gavér è béli Jesus-Chrouist.

Ar dal en hani e gonfirm é ra en Escob Sign er Groes guet é ved, eit rein d'antand penaus er vertu principal ag er Sacremant-cè e zou de virct dohemb a hur bout meb ag en Aviél, ha de rein demb courage d'avoueein a voeh ihuel er Fé a Crecheneah, memb hac e télihemb coll hur buhé, ha de laquad huo ol gloér é Groes Jésus-Chrouist, péhani zou bet er bènhueq a hur Redamption.

Anfin en Escob e ra ur jottad d'en hani e gonfirm, èn ul laret : *Er peah re-vou gueneoh*, eit rein d'antand penaus n'en dés na peah na lehuiné eid omb ér béd-men, nameid e quemènt ma bomb prest d'andur tout a balamor de Jesus-Chrouist.

Er mod oai gubaral rein ur Pærén hac ur Væren d'er-re e yai de vout confirmet : mæs quement-cè n'en dai quet mui requis.

---

### ARTICL III.

### *Ag er Sacremand ag en Autær.*

En Sacremand ag en Antær e zou ur merche sansibl institnet dré Jesus-Chrouist, è péhani e ma én effed hac é gurionne Corv, Goaid, Inean ba Divinité bur Salvér idan en aparanceu ag er bara hac er güin.

Hanbuet-é *Sacremand ag en Autær*, rac m'en dai ar en Autær è ma offret ha consacret. Hanbuet-é *er Sacremant santel dré excellance*, rac ma bum gav èn-ou en effæd hac é gurionné Jesus-Chronist, péhani zou er vamèn ag en ol santeleah. Hanbuet-é *en Daul santel*, rac m'en dai ur banquèt spirituel,

de béhani é convi Jesus-Chrouist en ol Fidelet eit ou maguein guet é Gorv ha guet é Oaid propr. Hanhuet-é en *Hosti santel*, rac ma compren Jesus-Chrouist, pébani zon en Hosti sacrifiet aveid omb Hanhuet-é *er Gommunion*, a gaus d'en union e laq itré-omb ha Jesus-Chrouist. Anfin hanhuet-é *Bara en Ælet*, rac ma comprèn é gurionnè Jesus-Chrouist, pébani zon bara en Ælet disquênnet ag en Nean.

Er Sacremand ag en Autær e zun *ur merche sansibl* : rac penaus-benac, arlerh er gnirien ag er Consecration, ne chom mui ar en Autær na bara guin, chom e ra neoah en aparanceu a uehai. Dré en aparanceu ag er bara bac er guin, me antand er pêh e gouéh idan er squêndcu, él mei el liùue er figur hac er oust Er memb liùue, er memb figur hac er memb goust en doai er bara hac er guin quênd er Gonsecration, m'ou hay hoah goudé : mæs me ouair sur n'en dai quet bara na guin e uêlan; rac drê er guiriou ag er Gonsecration er sustance ag er bara e vai changet ér sustance a Gorv hur Salvêr, hac er sustance ag er guin er sustance ag é Oaid, hac er changemant-cé e hum hroa drê er vertu ol-huissant a gonzeu Jesus-Chrouist, e brononce er Belêg é Hanhue hur Salvêr. Er changemant-cé e zou hanhuet *transubstantiation*, de laret-é, changemand ag ur sustance én ur sustance aral. Cavouet e rér er scritur exempleu a changemanteu bavaì; el mei er changemand a voes Loth én ur yoh halen; a dialen Aaron en ur aerpand ; a zeur é guin én Æredeu é Cana. En bani en dès groeit en ol changemanten-zé, en dès ehué eëllet changein er bara en e Gorv, hac en dès ean changet en elfæd, rac en dès el laret ha n'eëll nnet hnn trompein.

*Instituet-é dré hur Salvér Jesus-Chrouist* en noz quênd é Bassion, arlerh en dehuehan coén e ras guet é Apostolet. Chetui penaus e teviz en Aviélerion ha S. Paul en histoër ag e institution : *Jesus, arlerh en dout coéniet guet é Apostolet, e sâuas a-zoh taul eit golhein ou zreid, Arlerh ean e hum laquas arré doh taul, ha durant ma hoènt é taibrein, ean e queméras bara, e drugairicas Doué, e vénigueas er bara, en torras a dameu, hac er rannas itré é Zisciplet, én ul laret : queméret ha daibret ; en dra-men e zou me Horv péhani e vou laqueit d'er marhue eid-oh. Grocit quemènt-men guet chonge a hanan. Nezé ean e queméras ehué er Halice* ; de laret-é, er goupen guet péhani é hivai ; *ha goude en dout trugairicait Doue, ean er bénigueas hac er ras tehai, én ul laret : ivet ol ag en dra-men ; rac hennen e zou men Goaid, ér Goaid ag en aliance nehué, péhani e vou scuillet eid-oh hac eit heilleih é remission ag er péhedeu : groeit quemènt-men guet chonge a hanan.*

N'en dai un dra estrange ma hès hum gavet a oude tud disquèntt assès eit laret penaus Jesus-Chrouist ne ras d'é Zisciplet nameid er figur ag é Gorv, ha penaus er-ré e gommuni, ne receuant meid er figur a Gorv hur Salver? Pe vehai guir quemènt-ce, penaus en en devezai Jesus-Chrouist eellet laret d'é Apostolet é rai dehai er memb Corv e yai de vout laqueit d'er marhue, hac er memb Goaid e yai de vout scûillet é remission ag er péhedeu? Mæs, e lar en Héritiquet, penaus Jesus-Chrouist goude m'en dai montet de lein en Nean, é beèll ean bout ér Sacremand ag en Autær? Er Fé ne lar quet demb sonteal penaus é heèll bout quemènt-cé : mæs hi e lar demb credein ferm e ma Jesus-Chrouist er Sacremant guet er memb Corv en doai gubaral ar en doar, e zou bet conceuet itré

digosté er Uériès glorius Vari, e zou bet grucifiet hac e zou montet d'en Nean. Ne glasquamb quet comprênein penaus e heell hout quemènt-ce; ur Mister é : ni e zelf credein; Jesus-Chrouist en des ean revelet : petra e oulennamb-ni davantage?

Ne hum arrestamb quet d'examinein a beb sort bara en hum chervigeas hur Salvér eid instituein er Sacremand ag en Autær. Assès vou demb goud penans n'en dai quet permettet en Ilis Latin consacrein nameit guet bara hemb hihouil, penans-henac en Ilis Grêq ma hum chervigér a vara guet bihouil.

En Apostolet ne zelient quet hout souhet ag ur Mistèr quer bras; rac hur Salvér en doai int disposet a ziabeell; dré er promess en doai groeit de rein dehai e Gorv de zaibrein hac e Oaid d'ivet. Guir-é é hoai bet abandonnet er circonstance-zé guet ur[re-henac ag é Zisciplet, peré haval doh en Heritiquet ag en amzer-men, e hum scandalisas écleuet égonzeu, rac ma chongènt en en devezai reit é Gorv de zaibrein a béhieu, él er hiq e bernér ér vocereah. Mæs en Apostolet e gredas er peh e larai debai, penans-henac ne gomprênènt quet penaus é vezai bet quement-cé, hac er Grechénion fidel e ra er memb tra.

N'en dai quet hemb quin en un Hosti é hunan en hum gav Jesus-Chrouist ér mod-cé : mæs en ol Hostieu e gonsacr er Belég, ha memb én ol partieu a bep Hosti, laqueit int quen dister el ma carehait. Rac-cé a pe dorr er Belég en Hosti, Corv hur Salvér n'en dai quet torret eit quemènt-cé : mæs er memb Corv e hum gav quen antier é peb parti e cell bout spurmantet ag en Hosti, el ma hoai én Hosti quênt bout torret, hac en disterran parti e gomprên quemènd el en Hosti antier, dre ma comprên Corv, Goaid, Inean ha Divinité Jesus-Chrouist.

Ne faut quet chongeal n'en dès meit Corv Jesus-Chrouist hemb quin idan en aparance ag er bara, hac é Oaid hemb quin idan en aparance ag er gùin ; rac él m'en dai bihue hur Salvër, n'éll quet boud e Gorv hemb é Oaid, nac é Oaid hemb é Gorv. Rac-cé ne vern idan pé aparance é communier, receu e rér Corv, Goaid, Inean ha Divinité Jesus-Chrouist : hac él-cé er-ré e receu idan en aparance ag er bara hemp quin, e receu quemènd el er Beleg, péhani e gommuni idan en aparanceu ag er bara hac er gùin. Permettet oai gubaral d'er Fidelet communiein idan en aparanceu ag er bara hac er gùin : mæs a oudé er Honcil a Gonstance, en llis en dès dihuennet quement-cé a gaus de certæn Heritiquet, peré e gavai occasion dre-ze de laret penaus er-ré ne gommunient nameid idan un aparance hemp quin ne receuènt quet Jesus-Chrouist èn antiér. Bermen n'en dai permettet communiein idan en eu aparance nameit d'er Velean hemb quin a pe laraut ou Overèn, ha de var-a-unan aral é certæn circonstanceu, él mei d'er Rouanne a France en dè ma vènt sacret d'en Diaer ha d'er Soudiaer peré e assist hun Tad Santel er Pab a pe lar en Overèn. ..

Ne laran quet hemb quin e teliamb adorein hur Salvër èr Sacremand ag en Autær : mæs me lar é vehai péhet bras e vanqueiu a er gober. Rac Jesus-Chrouist e veritt boud adoret partout él leh me ma ; hac él mei én effæt hac e gurionnè er Sacremantcé, ean e veritt boud adoret. Ne laran quet adorein er Sacremant : rac n'en dai quet er sign sansibl e adorèr, mæs Jesus-Chrouist cuhet èr Sacremant. A pe oai Jesus-Chrouist ar en doar, ne oai quet é zillad e adorait, mæs Mab-Doué en eil Person ag en Drindéd, péhani ou douguai. Rac-cé er fæçonieu-

men de gonz, *er Sacremand adorabl; adorein er Sacremant; adorationager Sacremant, etc.*, ue seüfiant nameid, *é ma adorabl Jesus-Chrouist ér Sacremant; adorein Jesus-Chrouist ér Sacremant; adoration a Jesus-Chrouist ér Sacremant, etc.* Elcé en eu des conzet er Honeil a Traute, pehani e escommuni pihue-henac e larchai ne zeliér guet adoreiu Jesus-Chrouist er Sacremaud ag eu Autær.

En usage de gonservein er Sacremand éu Ilisien, e zou pratiquet a oudé en Apostolet, eit ma vou cavet prestoh de gaas d'er-ré clau a pe vai doher, hac eit m'eu don er Fidelet er gonsolation de mouet d'en adoreiu. Eu exposeiu e rér ar en Autær de certæu deieu, eit couvi én un fæçon special er Grechéniou de hum joentein guet en Ælled eit eu adorein. Er goher e rér guhave a gaus d'un dohèr public henac, eit presautein de Zoué er merche caërran ag e garanté én hur hevir, a-cel-fiu en ar seëllet doh é Vab uniq, ma seëllou ehué dohemh guet truhé, ha ma rei demh misericord. Eu doug e rer guhave e Prehecíou, eit reparein dré ur mauniel triomfl e rér dehou, direspét er fal Grechénion, hac eit ma taulou e venidiction partout él léh ma tremen.

Jesus-Chrouist en dès institüet er Sacremaud ag eu Autær : 1° Eit reiu demd er merche preciussan ag é garanté én hur hevir. 2° Eit bout magadur spirituel hun ineauueu, hac eit rein demh peh sort græceu.

1° Jesus ér Sacremand ag en Autær e ra demh er merche preciussau ag é garante en hur hevir : durand ma hoait é complodein el laquad d'er marhue, Jesus ne seellai meit doh é garanté. Ag un tu ean e uél é ma ret tehon merhuel eit hun tèn-

nein a sclavage er pêhet ha meritein demb er vuhé eternel, can e hum abandon d'er marbue. Mæs eit cavouét en tu de chom attau guenemb eit bout hur honsolation ha magadur spirituel duraed er perhindæd anquinns ag er vuhé-men, é garanté en doug d'institutein er Sacremand ag en Autær. *Quel his guêh ma rehait quement-men*, e lar can, *hui er groei guet chonge a hanan.*

2° Jesus èr Sacremand ag en Autær e zou magadur spirituel hun ineanneu. *Me zou*, è-m'ean, *er bara a vuhé.... rac me Horv e zou é gurionné ur magadur, ha men Goaid e zou é gurionné ur breuvage; en hani e receu me Horv hac e ive men Goaid, e chom en an ha me chom én ou.... Hennen e zou er bara disquênnet ag en Nean; en hani en daibrou e vihuou éternellement.*

3° Anfin Jesus e zou èr Sacremand ag en Autær eit rein demb peb sort græceu. 1° Drê-zè ean e gav en tu d'ohêr guenemb un union quer sterd, ma chom ên-amb, ha ma chomamb ên-ou, ha ma heèllamb laret quet S Paul, n'en dai quet mui ni e vihne, mæs Jesus-Chrouist e vihue èn-amb. 2° Er Sacremand ag en Autær e joent ansamhl er Fidelet en ur. fæçon n'ou dès ol meid ur galon hac un inean, drè en union e zou d'ai ol ha Jesus-Chrouist. 3° Ean e gonserv caranté Doué ên hur halon, hac e gresq er vuhé a hræce hun nés reccuet ér Vadiênd hac èr Sacramanten aral, dre ma comprên er vamên ag en ol græceu hac a santelcah, ha ma rantt hun inean santelloh ha preciussoh dirac Doné, eit ne ra er Sacremanteu aral. 4° Ean e oanna hac e zimin en inclination hun nés d'en droug, hac en bærr a hur goal daichen, hac e ra demb en nærh nécessær eid avance é parfætion :

rac-cé er-ré ne brezant quet hum chervige ag ur remæd quen excellant, e gousantt lies d'en tantationeu, hac e gouéb ér pehet ag er guettan guéh ma vènt attaquet. 5ᵉ Ean e zou aveid omb un arrès ag er Resurrection glorius hac ag er Vuhè eternel, en dès Doué grateit temb, mar miramb é Ourbæmeneu ha mar bemb fidel dehou. *En hani e receu me Horv hac e ive men Goaid*, é-me Jesus-Chrouist, *henneh en dès er vuhé éternel, ha m'er resuscitou en dé dehuehan* ag er hèd.

De remerquein hun nès neoah penaus ol er-ré e receu er Sacremant-cé é stad vad, ne receuant quet quemend a hræceu en eil èl éguilé, rac peh-unan ne receu meit revé en dispositioneu a duemzer hac a garanté en dès doh Doué, pehani e hum ra dehou dré garanté; hac er-ré er recen guet dispositioneu péré n'en dint na tuem na yein, e vanq d'er respèt e zou dehet d'er Sacremant-cé, hac ou Hommunioneu ou hondui a nebedigueu d'ur Gommunion sacrilege.

Gobèr ur Gommunion sacrilege e zou receu er Sacremant hemb en dispositioneu e oulen hur Salvèr, par exampl, er recen ér stad a héhet marvel. Er-ré e gommuni er stad-ce, e receu, guir-è, Corv, Goaid, Inean ha Divinité Jésus-Chrouist quer clous él er-ré e gommuni é stad vat: mæs ar ou malheur en er receuant; rac S Paul e lar penaus *en hani e gommuni indignemant e zaibr hac e ive é Jugemant*. Terriplæd ur santance! Quemènt-cé e ra demb d'antand é ma diæz bras reparein ur Gommunion fal broeit. Ur Hrechen e gommuni é goal stad, e gommet un torfæt brassoh eit hani Judas, pehani e uerhas hur Salvèr; eit hani Herod ha Pilat péré er receuas eit gobèr goab a nehou,

hac eit hani er Juivet péré er stagnas doh er Groès. Dré ur Gommunion él-cé é tér de vout *cablus* ha rescondabl *a Gorv hac a Oaid hur Salvér*.

N'en dès quet a fin d'en drougueu e stleige ar hé lerh ur fal Gommunion. Er-rè principal e zou en abandon guet Doue, en dalledigueah a speret, en obstination a galon, un imur chiffus, en ahurtemant ér péhet, er resistance doh er urionne, er Jugemant terriplan hac en dannation eternel. N'en dès nitra e arfleu davantage colér en Eutru-Doué, eid er profanation sacrilege a Gorv hac à Oaid precius Jesus-Chrouist; ha S. Paul e lar é puniss hés er fal Gommunioneu dre glinhuedeu corporel, ha dré er marhue subit.

## *Ag en dispositioneu requis eit communiein erhad.*

Deu sort dispositionen e zou requis eit communiein erhad, bout-çou re eid er horv, ha re-ral eid en inean.

A fæd dispositioneu er horv, bout-çou dihue principal : 1° Réd-é houd ar yun a oudé creis-noz, meit hae ean e vehér én dangér a varhue; de laret é ne faut quet en dout daihret nac ivet uitra a ondé creis-noz. 2° Réd-é tostad d'en Daul Vasq guet respet ha modesti.

A fæd dispositioneu en inean, bout-çou ehué dihue principal : 1° Er burtæd a gousciance, hemh péhani er Gommunion e zou sacrilege; 2° En devotion a galon, hemh péhani er Gommunion n'en dai na tnem na yein.

1° Réd-é tostad guet purtæd a gousciance, hemh péhani er Communion e zou sacrilege; de laret-é,

réd-é en dont conservet er santeleah ag er Vadiend, pé en dont hé reparet dré ur gùir benigeu, pé mar caret, él ma lar er Hatechen; red-é bout pur ha nœt a bep sort péhet marvel, de laret-é, boud ér stad a hræce Doue. Rac-cé eu-n'emb e bom santt cahlus ha ne vehai meid ag ur pehet marvel bemb quin, e zeli dihoal a monet da gommuniein hemb gober er raug ur Govezion guet en ol conditioneu reqnis. Bout bet é covessad n'en dai quet attau ur merche assuret ag er burtæd a gouscience. Ll lod vad e chonge guet-t'ai bout pur ba næt a behet rac ma vènt bet e covessad, hac e vai neoah perpet criminel dirac Doue. El-cé e rér hilleih a sacrilegeu. Eit ne vehait quet trompet er mod-cé, choæget er Hovezour abillan e ecllehait cavouét, ha tremènet dré ol er péh e gonseillou deoh. Desquet ehué guet sourci ol er péh zou requis eit gober ur Govezion vat, ha pratiquet int poent-oh-poent guet er brassan sourci.

2° En devotion a galou, bemb pébani er Gommunion n'en dai na tuem na yein, e gonsist é antrécin é santimanteu ag ur Fé bihue, un Esperance ferm, ur Garante berbuidant, un humihté parfæt, an obligation vras de Zoué, hac un dezir santel de gum joentein doh Jesus-Chrouist.

Réd-e tostad guet ur Fé len a respêt hac a gonfiance, rac ma houyamb é bamb de receu Jesus-Chrouist hur Roue, hur Juge, hun Ami, hur Brær, hun Avocad, hur Medicinour spirituel, hur Salvér, hun Doue.... Caërræd un action!

Réd-e tostad quet ur galou ambraset guet en tan a garante Doué, rac ma hamb de receu er Sacrement a garanté. Jésus-Chrouist e hum ra demb dre garanté : reiu dehou caranté eit caranté, n'en dai quet rai. '

Rêd-é tostad guet un humilité parfæt, én ur chongeal pibue omb-ni, pihue-é en hani e yamh de receu. Pibue omb-ni? Ur yob doar, pendr ha ludu; un afin a visèr, a beuranté hac a fallanté..... Pihue-é en hani e yamh de receu? Crouéour en Nean hac en doar, er Mæstr general drès ol quemènt tra zou... Ræzon bun nès enta de larat ne veritamb guet er receu, meit bac ean memb e breparehai bur halonen eit quemènt-cé : rac ne faut meid ur guir ag é berb eit guellad d'hun inean.

Rêd-é tostad guet un obligation vras de Zoué ; rac opèn er vad en dès groeit temh hac e ra hoah hemb cess, ean e ra ur Miracl pamdiéq, hac e guh ol er splander ag é bloër, ol er vrastæd ag é huissance ha majesté idan en aparance ag er bara, eit donnet de guemèr position a bur halon ha de gonfortein hun inean, etc.

Anfin rêd-é tostad guet un hirreah santel de hum joentein doh Jesus-Chrouist ; rac a pe ra demb en inour de zisquen heëd-omb, damh chué en arhéu dehou guet ur grèd caranteus. Mar santamb en doher hun nès ag é secour, hun inean ne zeli quet cessein a laret tehou : *Deit, me Jesus, ne tardet quet*, me hou suppli. (Hui e gavou en Acteu el Livr Pedenneu.)

Mar tostet guet en dispositioneu-zé , n'hou pou quet de zougein a obér Communioneu peré n'en dint na tuem na yein, ha peré zou quen dangerus. N'hou pon quet chonge a gommuniein, él ma raul lod vat, eit hout seellet, eit boud istimat guet en dud. E contrel, hou studi principal e vou communiein, él mei recommandet, guet en intantion a inourein Doue, a hum joentein doh Jesus-Chrouist, hac a obtenein guet-t'on græceu eid oh hac eid er-

re-ral. Manq a obér attantion ar er poend-cé, en darn muyan e gommuni rac m'en dai er mod, dré acustumance, eit bout seëllet hemb chongeal petra e rant, nac eit petra é communiant.

Souhet vér bermen a pe gleuér laret penaus er guettan Crechénion e communiai bamdé a pe gavènt en tu : mæs n'en dés quet léh de vout souhet mar considerér er burtut hac er santeleah ag er vuhé e gonduient. En Ilis e zezir hoah bermen ma hum laquehai ol bé buga'é ér stad, dré ur vuhe santel hac a senir vat, de gommunien lies. Mæs, allas! quer bras-é er horrompi én hur mésq, ma hés mni a rezon de laret d'en darn-muyan gober penigen ag er Hommunioneu ou dès groeit, eit de gonseillein dehai communien liès.

Eit communien liès, red-é bout pur hac exant a bep sort péhet marvel, a bep sort inclination d'er pehet marvel, ha memb d'er péhet veniel, hac en doud un hirreahsantelhac urgred berhnid aut de hum joentein doh Jesus-Chrouist. En doud inclination d'er péhet veniel, e zou bout teichet d'ur péhet veniel hemb en dout quæ a nehou a p'er hommettér, ha hemb gobér cas a hum gorrigein. Un disposition quen digas é quevir en Eutru-Doué e zou caus ma rer Communioneu peré n'en dint na tnem na yein, ha péréé gondni a nebediguen d'er Gommunion sacrilege.

A fæd er-ré e bass ul lod vad ag ou buhé en divertissemanten, én arouaredigueah, é boari, ér hompagnoneahen ; én ur guir, en dud péré e béli modeu ha custumeu er béd, ne zeliant jamæs communiein, ma ne brezant laquad poén de changein a vuhé. Mæs er-ré e bum boéni a zevri de dorrein en taiche malbeurus ou dés d'er péhet veniel ha

péré neoah deusto d'ou resolutioneu mat, e goueh liès dre fragilite ér memb fauteu, er-ré-zé e gav ur remæd souveræn ér Gommunion, bac e zeli communiein liès, mar ou juge ou Hovezour disposet a hènd-aral d'er gobér. (Leinet er Chapistr XX, Parti II ag er Vubé devod )

En Ilis ne gommand d'bé bugalé communiein meid ur ueb er blæ. Mæs peb-unan e santt assès n'en dai quet er boalh quemènt-cé eit rescond d'en intention en dès bet Jesus-Chrouist é instituein er Sacremaud ag en Autær. Ur horv hemb e vihuance ne zalb quet peèl en é sàu; bac un inean hemb he magadur spirituel ne ouhai quet resistein peèl doh he anemiset Rac-cé er-ré ne hum boeniant quet eit communiein liessoh eit ne ordrèn en Ilis, e eèll laret guet David : *Me inean e zou fatiquet ha dissehet, rac ma mes ancoeheit a zaibrein mem bara.* Jesus-Chrouist e venace en dud paressus-cé ag er marhue spirituel, a pe lar : *É gurionné, ma ne receuet me horv... n'hou pou quet er vuhé spirituel ên-ah.*

Guharal é rait er Gommunion d'er vugalé memb péré n'ou doai quet en oaid a ræzon. Mæs bermen é hortér eit rein debai ou hettan Communion, beèd quen e vènt er stad de bum examinein, ha de zifforb Corv Jesus-Chrouist doh er bara ordinær Eit quement cé en Ilis e recommand d'en tadeu ha mameu dé-quein é cource ou bugale de vihuein santelemant, ou degass d'er Hatechen, bac ou instrugeiu d'obér ur Govezion vat. Ul lod vad e nehance ur Person eit laqnad ou bugalé d'obér ou hettan Communion é signr ma vènt hras, ba ma vènt oaidet · mæs ne rant quet paud a gas hac ind e vai ér stad d'bé gubér pe ne vènt quet D'er Hovezour-é de jugein

quement-cè. En darn-muyan ne rant ou hettan Communion nameit rai abred : rac, haval vehai e scellér er Hatechén avèl un boariel necessær : hac ur uéb ma vèr sortiet a nehou, è hancoehér er pêh e vai bet désquet, èl pe celleher bout salvet hemb goud en Doctrin a Grecheneah, ha ne laqnér quet mui a hoén d'er pratiquein, eit pe ne vehai meid ur ceremoni inutil. A-va-zè ta el libertinage hac en desordreu e uélér bamdé ér Grechéneah.

Er guettan Communion e zou ur vamèn a vonheur a pe vai groeit mat, hac ur vamen a valheur a pe vai fal hroeit. Eit hé goher erhad, réd-è goud en Doctrin a Grechéneah, hac en doud en ol dispositioneu hun nès merchet eit gober ur Gommnnion vat. Red-è dres peb tra pe en dout conservet en innoçance ag er Vadiend, pe en dout hé reparet dré ur gnir hénigen, ha dré ur Govezion groeit gnet er honditioneu requis ha necessær. Eit conservein er græce ag ou hettan Communion, er vugalé e zeli quemér scuir ar hur Salvér en amzer ma hoai croaidur ; de laret-e, hum aquitein erhad ag ou deværien a Grechéneah, aboeissein a balamor de Zoué d'er-ré e gommand ar nehai, ha cresquein bamdé è santeleah hac e parfætion dirac Doue ha dirac en dud. De zihoal ou des doh en arouaredigueah, doh er fal gompagnoneaheu, doh en hantiss rai hardéh, doh modeu ha custumeu er hed, ha doh peb sort occasioneu aral d'offancein Doué, ha quentêh él ma hum santant cablus ag ur péhet benac, ind e zeli quemér er resolution de govessad prestan ma heèlleint, ha gohér-è-tretant ur hénigèn jaugeabl, pehani e rei dehai hout güel ar ou goard en amzér de zonnet. Bugalé, groeit-èl-cé, ha n'hou pou quet quæ. (A zivoud en excellance ag er Sa-

cremand ag en Autær, er breparation ha dispositioneu requis eid er receu, er fæçon de gommunien, hac er Gommunion spirituel, leinet er huarvet Livr a Imitation Jesus-Chrouist ; er Chapistreu XX ha XXI, Parti II ag er Vuhé devod, hac er Chapistren LII, LIII, LIV ha LV ag er Hombat spirituel. Me lausq beèd er Chapistr ag er Bedèn de gonz ag er Sacrifice ag en Overèn.

---

### Articl IV.

## *Ag er Sacremand a Bénigèn.*

En Bénigèn e cèll bout consideret pé èl Vertu, pé èl Sacremant.

Er vertu a Bénigèn e zou ur hæ en doud offancet Doué hac ur haz doh er péheden commettet, guet ur resolution ferm n'on hommet tehèr mui, ha de hum gastiein a nehai.

Er Sacremand a Bénigèn e zou ur merche sansibl en dès institu et Jesus-Chrouist, drè hehani en hun nès remission ag er péhedeu hun nès commettet goudé er Vadiènd.

Bout-çou en differance-men itrè er Sacremand a Benigèn hac er Vertu a Benigen : er Sacremantcé n'en dai nécessær nameid a oudé Jesus-Chrouist, hac er vertu a bénigèn e zou bet necessær a ol viscoah eit bout pardonnet guet Doué. Rac a ol viscoah Doué n'en dès pardonnet ou féheden nameit d'er-re en dès groeit pénigèn a nehai, de laret-é, en dès bet quæ ha caz ou doud offancet Doué, hac en dès quemeret ur resolution sincer n'en offanceint mui, ha de hum gastiein ag er pehedeu ou dès commettet.

Quenteh èl ma hum santamh cahlus a bèhet, ne zeliamh quet gortoz heèd en trenoz eit gober pénigèn : rac er-ré e zeræn eit hum gonvertissein beèd un oaid avancet pébeèd un amzer n'èlleint mui pehein, er-re zé e hum laq ér risel ne hum gonvertisseint jamæs sinceremant, ha de zougein ou dès n'arrihuehai guet-t'ai èl guet Antiochus, pehani e oulennai misericord, bemb ne hrezas Doué er cheleuet. Rac lies mat Doué e ra goab en articl ag er marhue ag ur pehour, pehani en devai groeit goab a nehou durand é vuhé. Goud e ramb é ma misericordius en Eutru-Doue, hac é heèll accordein d'ur pehour ur græce haval doh en hani e ras d'el Lair mad ar er Groès. Mæs ne zeliér quet hum fiein ar ur Miracl èl henneh : er guellan-é hum gonvertissein é cource, eit ne vehér quet somprenet.

Er Sacremand a Benigèn e zou *ur merche sansibl;* rac consistein e ra er Gontrition, er Govezion hac er Satisfaction a berh er Pénitand, hac én Absolven a berh er Belèg; de laret-é, red-é d'er-re en dès pèhet a oudé ou Badiènd, 1° ou dout quæ ag ou féhedeu ; 2° ou hovessad d'ur Belèg aprouvet ; 3° quemer er resolution d'obèr satisfaction a nehai ; 4° ha receu en absolven guet er Belèg de behani en ou devou int disclæriet.

Jesus-Chrouist en dès instituet er Sacremant cé a p'en dès reit d'é Apostolet en alhuyeu ag er Baraouis, hac er houvoër de bardonnein er pehedeu. *Receuet*, é-m'ean dehai ha d'en dud a Ilis, *receuet er Speret-Santel; pardonnet vou ou fehedeu d'er-rè m'hou pou int pardonnet tehai*... Rac-cé er Sacremand a Benigèn e zou absolumant necessær eid effacein er péhedeu marvel commettet goudé er Vadiènd. Güir-e, a pe ne gavér quet en tu d'er

receu, è beellant bond effacet dré un Act a Garante pé a Gontrition parfæt guet en dezir sinceir de govessad quenteh èl ma caveher en occasion: mæs guir-é perpet è ma dré vertu er Sacremand a Benigên è vént ebué pardonnet er circonstance-zé.

A fæd er péheden e ouyèr enr n'en dint meit veniel, penaus-benac m'en dai un dra forh profitabl d'er Bènitandet ou hovessad, quement-ce n'en dai quet neoah necessær; rac eêllein e rant houd effacet dré er gontrition a galon ha dré en œvreu mat, èl mei er Bedên, eryun hac en alèzon.

En institution ag er Sacremand a Benigen é splann muyan madeleab ha misericord hur Salvèr e quevir er beherion. Arlerh m'en des hur golhet er Vadiénd, hac hun delivret a-zan herh en diaul, ean e cêllai laret temb: « Groeit e mès eid oh mui « eit ne veriteoh, m'hou lausq bermen ar houz « hou tivreh: labouret mar caret de gonservein er « græceu e mès reit teoh, rac mar ou hollet, n'em « hou mui truhe er bet dohob. » Mæs ean e nêlai é homb goann ha fragil; rac-cé ean en dés institnet er Sacremand a Benigên eit rein demb en tu de vout pardonnet, mar caramb, a hun péhedeu, ne vern péh quen enorm ha quen nombrus é heêllehênt bout. Mæs guet euo, é lèh bout pardonnet, ne rehêmb ur sacrilege, ni e zeli hum breparein guet er brassan sourci de receu er Sacremand a Benigen.

Pemb tra zon necessær eit gobér ur Govezion vat: 1° en Examên a gonsciance; 2° ur guir Gontrition, 3° ur Ferm propos; 4° ur Govezion vat; 5° un dezir sincer d'obèr Satisfaction de Zoué ha d'en Nessan.

## *Ag enExamèn a g ousciance.*

En Examèn a gousciance ezou un inclasq perhuèh e ra un dèn ag é ol pèhedeu. Bout-çou deu sort; unan e zelièr gobèr de noz, ar er pèhedeu ag en deuèh; hac en aral a pe hum hreparèr de govessad, ar er pèhedeu commettet a oudé en dehuehan Covezion d'er huhannan. En Examèn a gousciance qnènd er Govezion e zou necessær, idau boèn a ober nr sacrilege: rac pihue-benac e ancoehai a zisclæriein ur pèhet marvel hemb quin faute a en doud examinet erbad é gousciance, ne receuehai quet er pardon ag e bèhedeu, hac e vehai obliget de gommance él a bèn, ha d'obèr pènigèn ag er sacrilege en dehai groeit. Er-rè e bratiq ham-noz en Examen e zelier gober ar er fauten ag en dèuèh, ne vai quet diæz dehai gobèr un Examen perhueh a pe hum hreparant de govessad. Mæs anfin pennus gober en Examèn-zè?

Quènt commance, hum dennet èn ul léh benac a costé, hum laquet ar hou teulein, ha hum humiliet é presance Doué eit goulen a greis hou calon assistance er Speret-Santel, eit ma hanauehait en nombr, er vrastæt hac en infamité a hou pehedeu. Hum adresset doh hur Salvèr guet fe ha confiance en ul laret guet en Dall ag en Aviél: *Jesus...: hou peèt truhè doheign ... groeit ma huèlein.* Scoeit ar hou calon él er Publiquein, én ul laret él d'ou: *Men Doué, hou peèt truhè doheign pèhour ma hon.* N'en dai quet quèstion a laret caiz a gonzeu. Er Bèhourès ag eu Aviél ne zeuhantéras qnet nr guir durant ma hoai stouyet itai treid hur Salvèr, durand m'ou golhai guet en dar a hé deulagad, ha m'ou sèhai guet hé bleau: ha neoah Jesus-Chrouist

e laras, *é hoai pardonnet lehi hi hilleih a bèhedeu, rac ma hoai bras hé haranté.* Doué e oulèn ur galon trezet guet anqnin hac humiliet, ha non pas conzeu caer e larer a vêg hac e zislarer ér galon.

Commancet hum examinein ar Ourhæmeneu Doué, ar ré en Ilis, ar er seih pehet Capital, hac ar en obligationeu e hoès revé hou stad. (El Livr Pedenneu e eellou hou secour un tamiq.) Un tanlseèl ar en differant circonstanceu a hon puhé, hou secourou hras d'hou pout chonge a hou pébeden: par exampl; el lehieu ma hoh bet, en dud e hoès hantet, en affærieu a hoès bet.... Groeit-drès peh tra attantion vras ar hou fal daicheu ha goal acustumanceu, ha remerquet peèt gueh en ou des ar ré hou tanlet ér pehet.

Ne chonget quet, èl ma ra ul lod vad, é ma assés hum examinein ar er péhedeu a action; de laret-é, ar er peh e hoès groeit hemb quin: réd-e hoah hum examinein ar er chongeu a speret ha dezirieu a galon; rac quênt pé goude ma hoés groeit ur péhet a action, hui e hoès marcé commettet mui eit cant pehet a chonge hac a zezir. Liessoh é péher dré chonge, ha guhavé dré zezir, eit ne rèr dre action. Er chonge hemb action e ell bout péhet, el m hun nes remerquet én Articl ag er Baillardiah. El-cé er-ré ne brezant quet hum examinein ar on chongeu ha dezirieu, forh liès ne govessant quet en derderan ag ou féheden.

Rac-cé: Seèllet a dost ha hui e hoès péhet: 1°. Dré chongeu fal, pé doh hum arrest en-ai esprès, pe dré lézidantæt e peèllad doh-t'ai goudé ma hoès int remerqnet. 2° Dré zezir, pé fal volante. 3° Dré fal gonzen laret pé cheleuet. 4° Dré fal obéreu. 5° Dré omission, en ur vanquein d'hon

teværieu. 6° Mar doh bet caus d'er-ré-ral de béhein : 1° Pé rac m'hou pehai ordrénet fal obér. 2° Pé rac m'hou pehai reit fal gonseill. 3° Pé rac m'hou pebai secouret gobér droug. 4° Pé rac m'hou pebai mêlet er-ré e rai fal ha reit courage dehai d'obér hoah. 5° Pe rac n'hou péhai quet miret doh er-ré zou én hou carg a fal obér. 6° Pe rac m'hou pehai cuhet pé soultret er-ré-ral de fal obér. 7° Pe rac m'hou pehai dré hou fal exampl pé solitt douguet er-ré-ral d'er pebet. Ar guement-cé ol é ma ret bum examinein perhueh.

Clasquet chué en nombr a hou péhedeu : hac él ma hoh obliget de zisclærieiu sclærran ha justan ma heèllehait en nombr, en natur hac er circonstanceu différant a nehai, chetui penaus é riuquet hum examinein. Laqueit hon péheden é tri rang ér fæçonmen, drès peh tra mar fal deoh gobér ur Govezion general, pé ur revu a hou puhé treménet.

1° Er pehedeu, ne hoès quet groeit liès. Par exampl, hui zou sur ne hoès groeit ha meit tair guéh, laret just tair guéh, ha non pas mui na hibaunoh, hac èl-cé ag er-ré-ral. 2°. Laqueit nezé er pehedeu e hoès commettet liessoh, mæs de heré n'en doh quet bet neoab acustumet hras, ha clasquet arré en nombr a nehai justan ma heèllehait ; èl pe larehcoh : me mès groeit er péhet-ce ardro pe pé .... èl ma credet dirac Doué en e hoès ean groeit Ut lod vad e grèd é ma guel laret mui eit bihan : mæs n'en dai quet permettet laret mui na bihannoh é Covezion : er just el ma credér dirac Doué e zeliér laret, ha jamæs doh en ahàu hac en avantur. 3° Anfin laqueit er péhedeu de here é hoh bet acustumet : seèllet peguebæd-çou é hoh taicbet dehai, ha nezé

peèd güeh ér blæ, pé ér mis, pé ér subnn, pé én dé e coucheoh én-ai, etc. El-cé hui e gavou pe-dost en nombr. Ne oulenner quin gueneoh meit ma larehait just èl ma credet en e hoes int groeit, goudé ma houes hum examinet mat.

Eit cavouet hoah justoh en nombr a hon pehedeu, groeit attantion é hès guhavé istroh eid ur pehet comprénet én un action he hunan. Laret er memb tra ag er fal chongen, ag er fal zezirien, ag er goal gonzen, etc. Par exampl; en-n'emb e hum arrestehai d'ur fal chonge guet tri a dud én un taul, e gommettehai tri pehet : en-n'emb e zezirehai droug, pé er marbue de buar a dud en un taul, e gommettehai puar péhet. En-n'emb e scandalisehai, pé e lahehai pe e lairehai hueh a dud én un taul, e gommettehai hueh péhet. En-n'emb e oal gonzehai én un taul ag ur famill composet a zeuzec a dud, e gommettehai deuzec péhet, etc. Remerquet hoah é commettér quel lies a behet èl a ueh ma hum arrestér de chongeal guet un dra dihuennet, pé de zezirein, pé de seellet un dra dibuennet, ha ma changer a volanté gondé en dout cousantet d'er pehet. Par exampl, en-n'emb e hum arrestehai hueh güéh é corv un ær guet ur fal chonge, pe ur fal zezir... hac e changehai a volante itré peb güéh, pe e laquehai é chonge guet un dra aral, pé memb e hum dautehai de gousqnet, mæs e hum abandonnehai arré d'un tamiq goudé guet é gnettan fal chonge, pé fal zezir.... het-ha hueh güéb, e gommettehai hueh péhet. Rac bout-çou peb güéb asses a vat volante eit gobér ur péhet, hac assès a arsau itre peb action eit ma heellehèr laret hemb riscl a fari, penans unan n'en dai quet en aral.

Guhave neoah ur stæd actioneu ne formant meid

ur pèhet, a pe vènt ol conduiet guet ur memb intantion d'ur fin benac exterior. Par exampl, un dèu en dès volanté de laireah, e ronll én e bèn er moyandeu e fal dehou impléein eit qnemént-ce, e brepar er peh çou requis tehou, e chonge guet plijadur entaul en dès d'obér, hac anfin en accompliss, henneh ne gommet meid ur pèhet; rac penaus-benac ma ta paud a chongeu aral én é bèn durant ma vai doh hnm zisposein, é intantion principal ne vai quet neoah changet, hac e gontinu én actionen exterior e ra eithum breparein de laireah. Laret er memb tra ag er-ré e glasq en tu de gontanteiu ou dezirieu lons. En dud-cé e zeli neoah disclærien peguehæd ou dès laqueit de glasq accomplissein ou fal volanté, ha peéd gùéh durand en amzèr-zé en ou dès renebuect ou fal zezirieu.

A fied en natur ag er pehedeu, examinet inemb de héh vertu en e hoès pèhet, hac é péh mod en e hoès hé blesset, ha hui e hananou a héh especé vou hou pehet. Par exampl, en manq a gredein ferm er péh e ansaign en Ilis, en desespoër, er baz doh Doué hac er superstition e zon peheden differant én espece, dre m'en dint contrel de vertuyeu differant, de larct-é, d'er Fé, d'en Esperance, d'er Garanté ha d'er Religion. En idolatri, er magi, er parjur, er blasfæm hac er sacrilege pé profanation ag en treu santel, e zon peheden differant én espece; rac penaus-henac ma viessant ol er memb vertu, (er Religion), contrel int neoah de zervicheu differant ag er vertu-zé, bac el-cé n'hé blessant quet ol ér memb mod. Er hresomption hac en desespoër e zou chué differant en espece, deusto m'en dint contrel d'er memb vertu, (en Esperance): mæs int hé bléss én ur fæçon differant: er hresomption, dré rai,

hac en desespoër drè vihan. En ur guir, er péhet e zou differant én espece, revé ma vêss vertuyeu differant, pé, devarrieu differant ag ur memb vertu. Mæs èl ma ta er circonstanceu de changein lies en espece ag er péhet, pé de gresquein er malice a nehou, rèd é ma hum examinebait boah ar er poend-cé.

Er circonstanceu péré e change en espece ag er pehet, pé e gresq er malice a nehou, e zou comprênet ér seih pé eih guir-men : *quis*, *quid*, *ubi*, *quibus auxiliis*. *cur*, *quomodò*, *quandò*; de laret-é, pihue oh-hui; petra e hoès-hui groeit; mèn-é en e hoès ean groeit; a bèb moyandeu en e hoès bum cherviget eid er goher; perac en o hoès ean groeit; é peh mod en e hoès ean groeit, pegource en e hoès ean groeit? Expliquamb er gúirieu-ze en eil arlerb éguilé.

*Quis*, e verche qualité en hani en dès péhet, mar dai abil pé ignorant, mar dai diméet, pe consacret de Zoue, mar dai ingaget én ur fæçon special de bradiquein er vertu en des blesset, pé de ziboal doh er péhet en dès groeit... Quement-cé e zeli bout remerquet drès peb tra a pe vai quêtion a béhedeu inemb d'er hurtæd, él m'bun nès laret en Artiel ag er péhedn Capital ar er Baillardiah.

*Quid*, e verche qualite er pehet e zou bet commettet, mar dai bras pé bihan, mar dai quêstion ag un dra sacret pé en dra aral, etc., qualité en hani e zou bet offancet, mar dai un dén e carg, pé un dén a Ilis, pé un tad pé ur vam, etc.; mar dai un dén pihuiq pé ur peur e zon bet lairet, ha qualité en anjulieu e zou bet laret, en touyadelleu e zou bet groeit, etc; mar dai quêstion arré a chongeu, pé dezirieu, pé actionen inemb d'er hurtæt,

rèd-é examinein guet péh sort tud é vai bet groeit er péhedeu-zé; rac a fæd paillardiah ne fant quet calz a dra eit changein en espèce ag er péhet.

*Ubi*, e verche qualité el leh mei bet commettet er péhet, mar dai en ul léh a costé, pé é publiq, pe ên ïlisseuh, pé én Ilis, etc.

*Quibus auxiliis*, e verche qualité en dud, en treu hac er moyandeu e zou het impléet eit commettein er péhet, el pe hum chervigér a dreu santel, ag en Oleau sacret, a zeur béniguet, a vaginage, a drompereah, etc. El er-rè e gommand d'ou bugale, pé d'er-rè zou én ou harg, ou secour de fal ober...

*Cur*, e verche en intantion guet péhani é ma bet commettet er pehet; mar dai eit gober chervad é hès bet lairet; mar dai eit bondral, pé eit gober gueu d'en Nessan é hès bet goal gonzet a nehou, mar dai eit trompein, pé eit miret un droug e hès het laret guen, mar dai eid inspirein amourustæt de unan-benac é vér hum usquet brahue, etc.

*Quomodò*, e verche er fæçon mei het groeit er péhet, hac ean e zou guet hanànediguean pé dre ignorance, a vad ha libr volanté pé dré gontraign, dre fragillité pé dre valice, dré inclination pe dré un taul sompren; hac ean e zou bet anjulius eid unan-benac, hac eau zou padet hir amzér, etc.

*Quando*, e verche pegource é ma bet groeit er péhet, hac ean zou d'un de Sul, pé Gouil, pe ohérad; hac ean zou durand en Officen pé d'un déyun e vér meàuet, etc.

Er circonstanceu zé pé e change en espece ag er péhet, pe e gresq er malice ag er péhet, pé e ziminu er malice a nehou.

1° Changein e rant en espece ag er péhet a pe laquant én-ou ur malice nehué differant doh en

hani eu dès er péhet a nehou é hunan. Par exampl, ul laironci consideret èn ou è hunan ne vless meid er justice : mæs mar dai un dra consacret de Zoué e zou bet lairet, er circonstance-zè e laqua guet er malice ag el laironci ur malice differant, dré m'en dai caus mei blesset er Religion, hac el-cé n'en dai quet mui hemb quin ul laironci, mæs ur sacrilege. Eit meàucin ne vlessér meid er vertu a damperance; mæs mar der èr stad-cè ha laret conzeu disbonest, er circonstance-zè e zou caus mei blesset er burtæt, hac e laqua guet er guettan malice ur malice nehné ha paud aral liès mat.

2° Er circonstanceu e gresq er malice ag er péhet, a pe gresqnant en enormité a nehou hemb er changein a espèce. Par exampl, un dèn e hanau er malice ag ur fal action, a gommèt brassoh pèhet eid unan n'hè hanau quet. Laireah un den peur e zou ur péhet brassoh eit laireah un den pihuiq. Hum arrestein peèl amzér guet ur fal chonge e zou brassoh péhet eit pe ne hum arrestér meid ur momant.

3° Er circonstanceu e ziminu guhavé er malice ag er péhet, èl mei en ignorance, er manq a reflexion, en defaut a liberté, etc. Ha mar da er circonstanceu-zé bet-ha diminuein er malice ag er péhet én ur fæçon ne vai meit veniel, ne vér quet obliget d'er hovessad. Mæs é contrel, mar da ur circonstance benac ha rantein marvel ur péhet péhani a nehou è hunan ne oai meit veniel, obliget vér nezé d'en disclærien idan boen a ober ur Govezion sacrilege.

Contein e rér seib circonstance péré ag ur péhet veniel én-on e hunan, e ra ur pehet marvel :

1° En disposition é péhani è vér d'obér ur pé

bet marvel. Par exampl, an dén e lairehai ul liard gnet er volante de laireah ur scouét p'en devezai céllet. Un dén e larehai ur guen distér, penaus-henac ma credehai gobér ur péhet marvel doh el laret, etc.

2° Er fal intantion guet pébani é commettér er péhet. Par exampl, laret bourdeu væn ha conzeu inutil n'en dai quet péhet marvel; mæs ou laret guet en intantion a zebauchein unan-benac, e vehai péhet marvel. Digueor an or hemb permission, n'en dai quet péhet marvel; mæs bé digueor guet en intantion a laireah, e vehai péhet marvel, bac é vehai güir ne vehai quet lairet, etc.

3° Er scandal, de laret-é, en occasion a béhet marvel e rér de unan-benac én ur obér ur péhet veniel. Visitein unan-benac hemb necessité n'en dai quet péhet marvel; mæs mar rér de ré-ral dré en hantiss-zé occasion a béhet marvel, er visiteu-hont e za de vout péhet marvel. Péhet marvel-é laret bourdeu inutil e compagnoneah, mar santér é von donguet ré ral dré guement-cé de laret conzen dis-honest, etc.

4° En dangèr a hebein marvelemant de béhani en hum exposér é hobér ur péhet veniel. Antréein en un davarn eid ivet hemb dobér, n'en dai meit péhet veniel; mæs péhein e rér marvelemant mar hum laquér dré-zé én dangèr a veauein. Coroll ur uéh benac eit hum zivertissein, n'en dai quet péhet marvel, mæs péhein e rér marvelemant mar hum exposér dre-zé d'en dout chongeu, pé dezirieu lous, etc. Rac en-n'emb e hum laq en dangèr a gommettein ur péhet, n'eéll quet laret é conscïance na fal quet dehou er hommettein.

5° En disprisance sclær ha splann ag ul Lezèn

pe ag ur Ourbæmèn péhani e ordrèn pé e zibuèn un dra a zistèr consequance. Par exampl, ivèd ur uèh deur d'un dé-yun itré er predeu, e zou un dra a zistèr consequance; ha neoah en-n'emb e ivebai dré zisprisance eit Gourbæmèn en Ilis, e gommettebai ur pebet marvel. Er pebedeu veniel e gommettèr dre acustumance e zoug ordinærement guet-t'ai ur certæn disprisance.

6° Ur faus gousciance péhani e ra credein é commettèr ur pébet marvel é bobér un dra ne vai én effæd meit pebet veniel. Par exampl, un dén e zaibrehai hemb dobér un tam benac friand itré é repazeu, pé e ivebai d'un dé-yun ur uéh deur itré é bredeu, bac e chongehai gobér ur péhet marvel é quement-cé, e gommettebai én effæd ur péhet marvel, rac ma cousantebai én é galon de bébein marvelemant.

7° En union ag un tra distèr joentet guet treu aral distèr groeit a guènt, a pe zant assambl d'oher un dra a vras-gonsequance. Par exampl, laireah ur blanq n'en dai meid ur péhet veniel: mæs mar da er blanq-cé joentet guet treu aral distèr lairet a guent, ha formein ur som a gonsequance, pé gobér un domage considérabl d'en hani m'eint bet lairet tebon, el laironci-hont ag ur blanq e von ur péhet marvel; ha mar manq en hani zon cablus a reparein é bebet, ean e hehou marvelemant, ha ne lairebai ean meid ul liard d'en hani m'en dès-groeit gueu doh-t'ou. Remerquet erhad quement-men, hugalé ha serviterion, péré e scrap d'on tud a glei bac a zibeu hemb scrupul er bet, é sigur ne guemèret quet calz o dra peb guéh. Pibue e ouair memb mar ne bébet hoah marvelemant dré en intantion bac en imple e ret ag er péb e lairet el-cé a nebedigueu?

A vusul ma tei deoh disolein ou péhedeu, groeit Acteu a Gontrition; laret él David : O men Doué ! *dirac oh hou ç'hunan en e mès pêhet, hac én hou presance en e mès groeit en droug.* Mar e hoès poén é cavouét hou péhedeu, hac e hond peetgüéh en e hoès péhet, laret : Men Doué, *reit sclærdér d'em deulagad eit ne gousquein jamæs ér marhue* ag er pehet, *guet eun ne larehai deign m'enemis ; me mès gouniet ar nehou.*

A pe falou deoh gobér us Govezion general, pé ur revu a hou puhe passet revé avis hon Covezour, hum breparet a ziabeèl, hac eit quement cé : goulennet liès secour guet Doué ; groeit yuneu hac ævren mat aral ; cleuet Overenneu én intantion-zé ; creaquet hou Pedenneu, eit ma rei Doué deoh er græce de hanàuein hou péhedeu, hou coal inclinationeu, hou fal acustumanceu, etc. Groeit ur Retræd, mar dès moyand. Eih dé diambarasset ag er sorh ag er béd, ag er sourci ag el labour, ne vou quet rai eit laquad reihtæt én hou cousciance. Assès é tiapignet hac é poéniet aveid er horv ; reit ehué un éih-déiad benac d'hou c'inean.

---

## *Ag er Gontrition.*

Er Gontrition e zou ur hæ ag er galon, hac ur haz doh er péhedeu commettet, guet ur volanté ferm n'offancehér mui en Eutru-Doué. Er Gontrition e zou bet necessær a ol viscoah eit bout pardonnet a bep sort péhedeu. Féllein e rér bout pardonnet guet en dezir de govessad ha d'ober satisfaction, a pe n'eèllér quet én effæd receu er Sacremant : mæs jamæs ne ver pardonnet hemb contrition.

Er gontrition e zou enta *ur hæ ag er galon*, de

laret-é, un tristé, un affliction, nn displijadur ag er galon en doot commettet er pehet : *ur haz doh er pehedeu commettet;* de laret-é, nn anquin, un dongér ag er galon, pehaoi e garehai n'hi dehai quet péhet : *guet ur resolution ferm n'offancehér mui en Eutru-Doué;* de laret-é ne gousantehér mui de sort péhet marvel er het ne vern petra e arrihuon. Er gùir gontrition e ra considerein er pehet él un droug perpet presant beed quene vai effacet dre er benigen : en droug-ce e laq é calon er Pénitand ur glabar hac nn anqnin en doud ean groeit, hac en doug de guemér er resolntion ne bébou mni, de govessad é fanten, de hnm gastiein a nehai ha d'obér oi er peh çou necessær eit coutantein justice en Eutru-Doné.

Bont-çon deu sort contrition : er gontrition parfæt, hac er gontrition imparfæt e banhnér Attrition. Er gontrition parfæt e zou ur hæ en dond offaocet Doué rac m'en dai infinimant mad, infinimant dign de vout caret ha ma tisplige er péhet tehou. A pe vai er garante e zou deliet de Zoué dres peh tra hac a gaus dehou é hunan, e ra demb hur bout quæ a hur pehedeu, er garante-ze e rantt parfæt er gontrition, er Govezion, er satisfaction, er Pedenneu, en alézonneu hac en ævreu mad e ra demb gober a balamor de Zoué. Er gontrition diazéet ar er garanté-ze en dès memb en nærb de veritein demb é peh momand er pardon a hur brassan péhedeu, meit ma von joentet guet en dezir d'ou hovessad prestan ma heéllehemb. Caërræd ur moyand eit bum zerhel perpet ér stad a hræce Doné, hac eit meritein ne vou collet nitra ag er pebiq a vad e eellamb gobér ér hed-men ! Un dra estrange-é ma hum sourci quer biban er Grechénion ag en avantagon-zé : rac

ne fant quet chongeal é ma quer stanq er gontrition parfæt é mésq er-re e dosta hoah mar a uéh d'er Sacremand a Bénigén.

Er gontrition imparfæt e zou ur hæ eu dond offancet Doué, hac e za ordinæremand ag er méh en dout commettet er péhet, pé ag en dougeance a hoénieu en ihuern. Hanhuet-e *imparfæt*, rac n'en dai quet diazéet él en azal ar ur garanté excellant, ha non pas rac ma vauq dehi er halitéeu necessær eit boud ur guir gontrition.

Er gontrition imparfæt n'hi dès quet, él en hani parfæt, eu nærh de veritein demb é circonstance er bet er pardon a hur péhedeu, ma ne vai joentet guet eu absolven. Mæs a pe receuamb en effæd er Sacremand a Béuigén guet ur gontrition imparfæt, hi e eéll obteneiu demb er pardon a hur péhedeu, guet m'hi dou en ihue gondition-men : 1° ma forbannon ag er galon er volanté de héhein ; 2° ha ma hum gavou guet-t'hi ur hommancemand a garanté doh Doué él er vaméu ag en ol santelcah. Rac Doué ne bardon er pehedeu nameid a pe vai convertisset er galon : er galon ne vai convertisset nameid a p'hi dès ur haz sincèr doh er péhet ; hac eit hi doud ur haz sincèr doh er péhet, réd-é ma changeon a inclination hac a garanté, ha ma commançou careiu er santeleah. Ur péhour péhani ne guitta er pehet nameit rac ma touge a vout dannet, ne zouge quet a héhein, e-me S. Augustin, mæs a vout losquet eternelemant : rac ean e gommettehai hoah er péhet, pé cellehai er gobér hemb bont daunet ; hac él-cé é galon n'en dai quet hoah convertisset. En dougeance ag er poénieu e zispos neoah de hum gonvertissein, dré ma ra coll a nebediguen en acustumance a béhet guet eun a vout punisset mar er

bonmettèr, ha ma forban ag er galon er péh e viraï doh Doué a guemér position a nehi S. Augustin e gomparage en dougeance doh un adoué a héhani en hum chervigér eit grouyad deu héh méhér en eil doh eguilé. Ne vai quet en adou, mæs en næd hi devai passet en eu beh méhér, ou dalh joentet assambl mæs en næd ne ouhai quet n coah ou zrezein hemb en adoué N'en dai quet ehué en dougeance e gonvertiss er galon, mæs er garanté é hunan; rac, é-me S. Yehan, *en-n'emb ne gar quet Doué, e chom ér marhue* ag er pehet; penaus-henac ma ta ordinæremand en dougeance de zigueor calon er péhour eit receu carante Doue.

Er gontrition e zeli hi dout pedair condition; réd é ma vou interior, surnaturel, souveræn ha general.

1° Red-é ma vou interior, and laret-é, ma tei ag en donnag er galon, a béhani é sorti ol er pehedeu, ha n'en dai quet erhoalh huannadal, ouilein, na gober a vèg Acteu a gontrition. Rac Doué e hanàu en donn a hur halon, ha ne ouhemb qtet en trompein dré gonzeu-caër, na dré zareu. A-zé en hum dromp ul lod vat, pére e chonge guet t'ai en ou dès ur hæ hras asses, rac m'ou devai prononcet mad un Act a gontrition e gavant en ou Livr, pé ou dès désquet en ou Hatechen. Necessær-é gobér Acteu a gontrition : mæs Doué ne seèll quet quement doh er bonzeu el doh er galon. En huannadeu hac en dareu n'en dint quet ehué ur merche assuret ag ur guir gontrition. Bout-çou ne cessant a ouilein, na ne cessant a héhein. Gohavé é ma er sort tudcé e resist moyan doh ou Hovezour a pe vai obliget d'ou davai eid un amzér, pé d'obér dehai pardonnein ha goulén pardon guet ou Nessan, pé de re-

parein un domage groeit, pe de güittad ur goal occasion benac. Bout-çon neoah dareu ag ur guir gontrition, hac e za ag er galon : mæs er rē-zē n'en dint quet stanq.

2° Er gontrition e zeli bout surnaturel, de laret-ē, red-ē ma vou laqueit ér galon dré er Speret Santel, ha ma von diazeet ar er ræzonieu ha gurionneeu e ansaign demh er Fé. N'en dai quet erhoalh enta ma hum affligehēmh a hur pēhedeu dré en dougeance ag er hēd, dre en eun a vout goapeit ha dispriset, pe a goll hun inour pe hun dannē, pé a gaus d'er mēh ha d'er hoeu hun nès doh ou hovessad, etc. Mar dai quemēnt-cē e zou caus d'hun anquin, hur hontrition e zou naturel, faus hac hypocrit. Er gontrition surnaturel e zou un anquin a galon a gaus de Zouē infinimant mad offancet, a gaus d'en ihuern meritet, a gaus d'er Baraouis collet, a gaus de souffranceu Jesus-Chrouist renehueet drē er pēhet. Red-e hé goulēn guet Doue dré veriten Jesus-Chrouist, dre intercession er Uēriēs, etc. Eit he meritein a guemēnt ma beēllamb, ni e zeli gobēr ur mortification, ur bénigēn benac, él mei yunein, rein alēzon, pedein, monet d'en Ilis d'adorein Jesus-Chrouist ér Sacremand ag en Autær, etc.

3° Er gontrition e zeli bout souveræn, de laret-ē, *drēs quement tra zou*. Er pehet e zou un drong drēs en ol drouguen : red-ē enta m'hur bou mui a guæ hac anquin hur boud ean commettet, eid ag en ol drouguen aral e eēllehai arribue guenemb. N'en dai quet quēstion a ouilein nac a hum zispen guet anquin; rac n'en dai quet necessær ma santehenh er hæ-zē el en hani e santamb a pe gollamb hur hærent pē un dra benac aral : mæs asses e ma

vehemb sincerement disposet de goll er peh é garamb muyan er bed, er vube memb, quentoh eid offancein Doué, ha ma vehemb prest d'andur peb sort droug quentoh eit cousantein d'er pehet én occasioneu pérè en dès groeit temb er bomettein, bac én ol circonstanceu aral. N'en dès quet a nir gontritiou bemb en disposition-zé. Manquein e ra neoab de galz a dud, é spécial d'er-ré en dès tennet ur profit benac ag er péhet, pé en dès bum chervijet a nehou eit peêllad un droug henac a-ziar nehai: el mei er-re zou arrihuet dre er pehet én un dimeein mat; er-ré en dès sauvet ou inour dré ur multr; er-ré en dès hum dénnet ag ur fal affær dré ur guen ponnér, er-ré en dès gounnet ur proçæs, pé groeit fortun dre fausoni, etc. Ne goust nitra d'er sort tud-cé laret é mant prest d'andur er marhue quéntoh eid offancein Doué, mæs pe vehai boah en dra d'ohér, n'en dai quet sur é vehent quer scrupuluscé. Neoab bemb contrition ag en ol pébedeu marvel n'en dès quet a bardon.

4° Er gontrition e zeli bout general, de laret-é, red-é en dout quæ d'er bihannan ag en ol péhedeu marvel a hère en hum gavèr cablus, ha mar behai ur pébet marvel hemb quin a béhani ne vebai quet quæ, ne zelièr quet boud ingorto a vout pardonnet ag er-re-ral. A fæd er pehedeu veniel, penaus-henac n'eellant guet bout pardonnet hemb contrition, ne virant quet neoah er Govezion a vout mad, hac é vebai ur re-benac a bère ne vehai quet quæ. Ne zeliamb quet chongeal en bun nès ur güir guæ a hun ol peheden marvel, ma n'hun nès ehué caz doh en ol inclinationeu, acustumanceu bac occasioneu pérè en dès groeit temb on bommettein, ba ma n'en domb én disposition d'impléein, cousteét

e gonstou, en ol moyandeu jaugeabl eit ne gommettehemb mui hanni én amzér de zonnet. Rac gobér goab a Zoué vehai laret en hun nes quæ bur hond ean offancet, mar caramb hoah er peh en dès groeit temb en offancein, ha ma ne hum laquamb quet é poen a guemér er moyandeu jaugeabl eit ne gouéhehemb quet mui Amen è hès de zihoal e spécial doh certæn péhedeu mignon, a bere ne rer quet paud ha gas a hum gorrigein. Guæd a sacrilegeu! Ræzon e zon de laret penaus a gand Covezion fal hroeit, e hès nandec ha puar-uguênt sacrilege, manq a gontrition.

Er gontrition e zon un donæzon a Zoué : rac-cé red-é hé goulèn, ha Doue n'hé refus quet d'en-n'emb hé goulen a galon. Er-re ne brezant quet hum hoénicin eid obtenein guet Doué ur guir gontrition ag ou fehedeu, en dès de zougein ne chomehai perpet ou halon yein, é spécial mar dai espres, dichonge caër, hemb bout douguet dré dantation creihuc er bet en ou dès offancet Doue, ha dres peh tra mar dint bet peèl ahurtet ér pehet, pe mar ou dès hum lausquet de monet d'en infamité a haillardiab, a ivraignereah, a avarice, etc, pére e zoug d'en dalledigueah speret, d'en obstination a galon ha d'er marhue malheurns.

N'en dai quet erhoalh pedein Doue de rein domb ur güir gontrition : réd-é ebué hé seconr de zisquên én hur balon, hae eit quement-cé, red-e he diazeein ar er ræzonieu ha gurionnéen e ansaign demb er Fé, de laret-e, chongeal én énormite ag er pehet, pehani e outrage un Doue er vamen ag en ol santeleah ; considerein er had hun ingratitud é andræd er güellan ag en ol Tadeu, a p'hun nes hum cherviget ag er vad en dès groeit temb, eit

hum sehuet inemp tehou ; chongeal a barfæt e homb het dré hur péhedeu caus de Varbue ha Passion hur Salvér , hac e renebuéamb hoah é souffranceu quel liès guéh m'hun nès en hardehtæt de dorrein e Lezèn , turel hun deulagad ar er recompance hemb fin e oai grateit temb én Nean hac hun nès collet eit hur hout manquet d'er promessen a hur Badiénd ; afin disquèn a speret én ihuern eit considerein et leh e zou preparet temb inou a oudé m'hun nès troeit cain de Zoue eit hèli hobanceu en diaul....

Penaus-henac n'eèllér quet en dont mercheu assuret ag ur guir gontrition, hui e hoès neoah lèh d'esperein en e hoès hi a galon :

1° Mar covesset hou péhedeu guet anquin hac humilite ; mar ou laret ol guet courage, reih ha splann, hemb cuhein hanni, hemb diguisein hanni, hemb turel er vlam ar er-ré-ral ; mar conzet a hanab inemb teoh hui hou c'hunan guet un hardehtæt santel èn drespet d'er méh ha d'er houartiss e hoès doh hum acensein.

Mæs mar ou hovesset guet effronteri ha guet un hardehtæt divergond léu a vrasoni, èl pe veheoh é teviz un histoër pé un taul caër hou pehai groeit ; mar cuhet pé mar diguiset unan-benac ; mar hum excuset a nehou , pé mar taulet er vlam ar er-reral eit hum gaërrad, etc. Qnemènt-cé zou ur merche ag un isprit dallet, ag ur galon scournet er péhet : ne hoès quet a gontrition.

2° Mar quittet a galon vad en occasioneu ha dangérieu tost a béhet, a gaus d'er pehet memb, ( rac er hùittad a gaus d'un dra benac aral, n'en dai quet ur merche en e hoès quæ a nehou ). Mar santet hou calon quen anquinet hou poud offancet

Doué, ma veheoh prest de goll tout, d'andur tout, er marhue memb, quêntoh eit hum gavouét mui a hou vat volanté ér memb occasioneu, pé gohér er pehedeu-zé pe vehênt hoah d'ohér.

Mæs mar santet en hum hlige hoah hou caloo én occasion hac én dangér tost a béhet; mar dai hoah hou chonge guet er plijadurieu, divertissemanteu hac amoædage er bed; ma n'en doh prest d'andur bout goapeit, anjuliet, goal drætet, etc. quênteh eit retourn mui jamæs d'er péhet, caër hou pou laret en e hoes ur gùir gaz doh-t'ou èl ma veritt; hum drompein e ret a vras.

3° Mar treménet drè ol er péh e reglou deob hou Covezour, mar receuet a volanté vad er penigenneu rustan d hou corv ha contrellan d'hou c'imur, meit ma vehait neoah ér stad d'ou gobér; mar groet a zevri satisfaction d'hou Nessan, én ur zaccor er pêh hou pehai goal guemèret, doh en dizomagein ag er gueu gon pehai groeit dehon ne vern é pêh mod, é houlen pardon guet-t'ou, mar hon pehai can anjuliet, etc.

Mæs mar rænonet doh hou Covezonr, mar refuset er henigen e gav necessær deoh, ma ne hum laquet quet é poéo a bayeiu hou telé, a reparein en domage e hoés groeit, ma ne hrezet plæguein eit goulèu pardon guet er-ré e hoes offancet, pé ma u'er groet meid inemp d'hou calon, etc. Quementcé e zisco ne santet quet er vrastæd ha hou péheden, ha ne hoès quet a gontrition a nehai.

4° Mar doh disposet de guemér é grad en ol poénieu, miserieu ha croëzieu e gouéhou ar-n'ah ne vern a-behan é teint, pé a herh Doué, pé a herh en dud dre é hermission : mar doh prest d'andur ol quement cé é pénigen a hou péhedeu, é ma ur merche en e hoès contrition.

Mæs mar hum lausqnet attàu de golerein inemp d'hon poénieu, de hum glèm a Zoué, de hum guemér guet malice doh er-re e choguet e zou caus d'hou troug, mar choguet a hum vangein él quênd a pe gavehait en tu, etc., quement-ce e zisco n'en doh quet hoah humiliet idan dourñ en Eutru-Doué, ha ne fal quet deoh ma hum vangeou ag en outrage e hoès groeit dehou : er gontrition e vanq.

Er guellan merché e ouhemb hur boud ag ur gùir gontrition, e zou er ferm propos.

## *Ag er Ferm Propos.*

En dairvet condition absolumant uecessær eit gober ur Govezion vat e zou er ferm propos, de laret-e, ur guir ha ferm resolution n'offanceher mui en Eutru-Doué. Hemb er resolution-zé n'eel-lamb qnet chongeal en hun nès quæ a hur pehedeu, rac gohér goah a Zoué vehai laret tehou en hun nès anquin hur bout groeit er péh e omb hoah en disposition d'obér. Faute a ferm propos, ul lod vad é zou obliget d'obér pénigèn ag er Sacremant memb a Benigèn, hac er péh e zeliai houd eit-t'ai ur vamèn a vuhé spirituel hac a vénidiction, e za de voud ur vameu a valédiction hac a varhue.

Er ferm propos e zeli en dout tair condition : réd-é ma vou interior, courajus ha padns. 1° Redé ma vou intérior, rac guir changemand ur pehour e gonsist é tistag a zevri é galon doh er péhet, ha non pas é laret conzeu caër, hac é bobéra-vég Acteu a gontrition. Red-é ma tei er galon de gùitad absolumant peh sort péhet, ha ma larou é gurionné, Cousteet e goustou me fal deign changein ; laret e

mes men guir; é han de gommance. 2° Er ferm propos e zeli bout courajus, eit ma talhehemb perpet doh hur honz, ha ma collehemb queméné mat hun nès, quéntoh eit coll græce, Doué dré er péhet. Mar dui nerhua hur ferm propoa, ni e rei guet conrage brizel d'hur fal imur; ni e oasquou sterd ar hur prontitud; ni e beëllei guet horreur doh er hompagnoneheu ha léhieu dangerus, e vehai hoah caus temh de goueh er péhet. 3° Er ferm propos e zelî bout padus, de laret-é, quehaed él ma vihuehémb. N'en dai qnet erhoalh, él ma chonge ur ré-benac peellad doh ér péhet en dé ma vér bet é covessad pé é communiein, na durand nr misiad, pé davantage: er sort tud-cé e ra d'antand ne hadon ou resolution nameit beet que ne gaveint en occasion. Réd-é enta laret a zevri él S. Paul: *Me zou sur ne vou nac er marhue nac er vuhé.. na nitra aral em separou jamæs doh caranté Doué, péhani zou é Jesus-Chrouist.*

Er merheu doh péré é hanauér er ferm propos, e zou er changemand a fal vuhé, ur sonrci ehnchet de beëllad doh en occasioneu a héhet ha de dorrein er fal acustumanceu.

1° Changein a fal vuhé e zou gobér er hontrel d'er péh e rait a guént: rac-cé mar continuet de vihuein él ma reoh quént, caër hou pou laret en a hoès ur gontrition vras a hou péheden, hac ur volanté ferm ne retournehait mui dehai. Ul labourér pehani ne had meid yvrai, neëll qnet boud ingorto a æstein guenéh: ha hni, mar dalbet doh hou fal vuhe él quént, n'eëllet quet é gnrionné laret en e hoes volanté de heëllad doh er péhet.

2° Réd-é peëllad guet sourci doh en occasioneu. Bout-çou a zeu sort: ré e hanhnér occasioneu peël,

ha ré-ral e hanhuér occasionen tost, a hère hemb quin é conzamh amen. Hanhoein e rér occasionen tost a héhet, ol er péh hun doug ordinæremant d'er péhet, hac hul laqna én danger sclær a er hommettein; pe autremant, ol er péh e ouiamb, pé e eèllamh hac e zeliamb goud e vou caus temh revé tout en aparance de goneh ér péhet. Obliget omb absolumant de heèllad doh er sort accasioneu-zé, meit ha falein e rehai demh hum zannein. Bac *en hani e gar en danger e hum gollou én-ou*, e-me er Speret-Santel. Mar-gouiamb enta, pé mar eèllamb ha mar deliamh goud penaus é monet de certæn compagnoneaheu, é hobér pèn doh certæn tud, é cheleuet certæn discouricu, é seèllet certæn tren, etc., é vou caus quemènt-cé demh d'hur hout tantationeu creihue, pé de goueh ér péhet, red-é absolmant peellad : n'en dès quet de varhateah.

Ag en occasioneu tost a héhet er-ré cummnnan bout-çon ehné den sort : ré a zoug a nehai on hnnan d'er péhet, él mei el limagen dishonest, er fal livreu, er horolleu, en hoarieu desordr, er braguerisseu divodest, en hantiss a dud youanq pautret ha merhet hardèh en eil doh éguilé... Ré aral n'en dint occasion a hehet nameit de certæn tud hac é certæn circonstanceu, él mei en davarn eid un dén taulet guet er güin; certæn hoarien innoçant eit tud peré n'eèllant quet hum gavouét én-ai hemb péhein; er hommerce, er foèrien, er marhadeu eid er-ré ne onhènt quet en gobèr hemb trompein, hemp touyet, hemb meauein; mechér un tavarnour eid er-ré n'ou dès quet er gonrage de refus güin d'er-ré zou obliget de yun, pe d'er-ré e uélant tuèmmet d'ou fèn, etc. Pihue-henac n'en dai quet disposet de güittad er sort occasionen-zé, ne veritt quet en absolvèn.

Mæs petra gobér ma n'eéllér quet quittad en occasion hemb souffrein un domage considerabl, pé hemb boud é riscl a vout disinouret? N'en dès quet de varbateah; réd-é quittad gronce. *Mar da hou lagad diheu, pé hou tourn diheu ha boud eid-oh occasion a béhet*, é-mé Jesus-Chrouist, *tennet hou lagad, trohet hou tourn, ha taulet int peell dohoh. Rac guel-é monet d'en Nean guet ul lagad hac un dourn, eit monet d'en ihuern guet deu lagad ha deu zourn.* Er honzeu-zé e seneñt penaus hac é vehai en treu e ra demb péhein, quen necessar demb el mei, hun lagad hac hun dourn diheu, é teliamb ncoah ou huittad, ma ne fal quet demb coueh en ihuern. Quement-cè e seblant bout rust ha calet : mæs anfin n'en dès quin moyand d'assurein hur salvedigueah. Ne vern petra e larou en dud a hanamh : *rac mar clasquamb pligein d'en dud*, é-mé S. Paul, *ne vehèmb quet amiet de Jesus-Chrouist*. Chongeent ha laréènt er péh e gareint : meit ma vou coutant en Eutru-Doué a hanamh, chetui quement él a faut : danné, inour, ha treu erbealh hur hon mar groamh é volanté.

Mæs ma n'en dès quet moyand de heéllad doh en occasion, él ma arribne guhavé a pe n'eéllér quet sorti ag el leh ma vér, pé quittad nl lahour e vai requis gobér ; a pe zouguamh en occasion guenemb ne vern-mèn é hamh, etc. Er sort circonstanceu-zé réd-é dastum ol er péh e eéller a nærh hac a vertu eit peéllad en occasion ; hum zéfein a hanamh hun hunan ; laqnad hun ol confiance e Doué, er pedein de laquad ur oard ar hur squèndeu, quittad en occasion prestan ma heèllehemb, hac a pe gavehémb en tu, hum adressein doh hur Hovezour eit goud guet-t'ou petra e zeliamb goher. Bont-çou

perpet de hum zefiein ag en occasioneu pere e gommance dré hoari ha deværrance é mat hac en honestiss ; rac en diaul e hrofitt a nehai abrèd pé dehuehad.

3° Anfin en drivet hac er surran merche ag er ferm propos, e zou ur sourci ehuehet de dorrein er fal acustumanceu. Rac eèllein e rer gobér sebland a changein a fal vuhe ha peèllad doh en occasioneu dre hypocrisi, eit sauvein en inour, etc. Mæs ne zér quet ordinæremant d'obér brizel d'er goal acustumanceu hemb ne vai convertisset er galon. Hanhuein e rér goal acustumanceu un inclination, un æzemant guet pehani é commettér certæn pêhedeu doh péré é vér hum broeit, él mei el lubricité, en touyereah, en ivraignereah, er goal gonzereah, etc. Bont çon pêhedeu de héré en hum acustumér hurhud ag er guettan guéh m'ou hommettér, él mei er pêhedeu lous. En acustumancen a béhet e zou diazéet ar er garanté desordr e guemér er galon doh certæn treu dihuennet : red-é enta distrugein er garanté-ze, eit laquad caranté Doue én hé leh. Eit quemênt-cé, réd-é ma vehemb sourcius hac ehuehet ar-n'amb hun hunan, ma castiehèmb hun isprit, hur halon hac hur squênden ; ma pedehemb hilleih, ha ma peèllehemb doh en occasioneu (El Livr ag er Hombat spirituel e zèsq er fæçon de zistrugein er goal acustumancen dre er pratiq ag er vertuyeu contrel dehai. Leinet ean.)

Ne gavan quet é ma necessær avertissein é teliér ehué bout sourcius de gûittad en occasioneu hac acustumanceu a béhet veniel; rac n'en dai quet requis d'em chouge avertissein hugalé de zihoal doh er peh e ouyant e zisplige d'ou zad. Er-ré e chom neoah ag ou vat volante ér sort dispositionen-zé hac e dosta liès d'er Sacremanten, en dès de zougein hil-

leih eit ou Hovezioneu. Rac, èl ma lar S. Francæs a Sale èr hettan Parti ag er Vuhé devod, Chapistr XXII, n'eu dai qnet possibl d'un inean bout peel amiet de Zoué, mar chom a hé vat volante én dis- position dalhabl de zisplige dehou. Me ouair é beèl- lér bout pardonnet ag er pebedeu veniel hemb on bovessad : mæs n'eèllér quet neoah bout pardonuet a nebai bemb contrition, él léh n'en des quet a ferm propos n'en dès quet a gontrition, hac er ferm propos n'eèll quet bout bemb ur souci ebuehet de beèllad dob en occasioneu ha de dorrein er goal acustumanceu.

## *Ag er Govezion.*

Ea Govezion e zou nn accusation bumbl, splann ba fidel e ra un deu ag é ol pébedeu d'ur Belég aprouvet, guet en intantion a ober peoigèn, bac a en doud en absolvèn a nebai Me lar un *accusation*, eit rein d'antand n'en dai quet de zèviz histoèrieu, de bnm vantein, pé de bnm excusein é teliamb mo- net de govessad; mæs eit bum accusein ni bun bu- nan Me lar *un accusation ag en ol pébedeu* marvel d'er bihannan, rac n'eu dai quet absolumant requis bum accusein ag er pébedeu e ouièr sur ne vènt meit veniel, eit rein d'antand penaus en-n'emb e vanq dré é faute a zisclærièin ur péhet marvel bemb quin, ne receu quet er pardon ag er rè-ral, hac open ean e ra ur sacrilège. En accusation-zé e zeli bout groeit d'ur Belég aprounet, de laret-é, d'er Person pé d'er Huré, pé d'ur Belég aral aprouvet guet en Escob eit covessad. Rac-cé en-n'emb e hnm adressebai hemb necessité doh nr Belég ne

vehai quet apronvet, a vehai obliget de gommance èl a bèn é Govezion guet ur Belég apronvet.

Mar doh libr de choæge hou Covezour, quemèret en hani e hanàn güellan hon cousciance, hac e geinou muyan hon fal imnrieu, hon coal inclinationeu. Ne yet quet de glasq unan e cellehait trompein, unan franq a vancha, el ma larér, hac e ba-a libr. Æz-é trompein en dud, mæs Doue ne drompèr quet. Jamæs ne yet ne govessad hemb n'hou pou hum breparet mad er-raug. Dihoallet ehué a govessad dre inclination naturel, eit pligein d'hon Covezour, eit bout seellet hac istimet gnet en dud. Er sort dispositionen-zé e zou caus ma ra ul lod vat, en dud youanq é special, hilleih a sacrilegeu. (Ar er choæge ag ur Hovezour, leinet er Chapistr IV, Parti I ag er Vuhé devod.) N'en dai quet amen el lèh de laret pegonrce é ver obliget de govessad: expliquet hun nes quement-cé én dairved a Ourhæmeneu en Ilis.

Er Govezion e zou necessær de guemènt-hanni en dès pehet marvelemand a ondé é Vadiènd, ha hemb Covezion, a pe eèllér hé gobèr, hanni n'eèll bout pardonnet ag é behędeu marvel. El-cé é ma het arrestet guet Jesus-Chrouist a p'en dès reit d'en dud a Ilis er honvoër de bardonnein peb sort péhedeu. Red-é ou hovessad ol, hac eit quemènt-eé rèd-e hum examinein perhuèh ér-raug, hac impléein en amzer e laquèr de ortoz bout covesseit, eit hum examinein hoah perhuéhoh, hac eit gonlèn ur guir gontrition. De zezirein vehai ma tehai en ol de gomprênein ha de bratiquein er pèh e lar S. Françæs a Sale er Chapistr XIX, Parti II ag er Vuhé devod, a zivoud er fæçon de hum accusein, eit disolein splann d hur Hovezour en donn a hur

halon. Rec, eit güir laret, u'en dai quet stanq er-re e ouair covessad él ma faut.

Remerquet mad er peh e yau de laret teoh quênt conz ag er houditioneu a zeli er Govezion hi dout. Jamæs ne cheleuet Covezionen er ré-ral, nac ebué en dud e hum blige doh bum vantein ag er peh e vai laret tebai é Covezion ne remerquet quet pihue en devai bet en absolvèn, doh pihue n'en devai quet: hac é vehai mad un dra de vout laret, goarnet eau gueneoh ma u'eèllet el laret hemb rein d'antaud é ma e Covezion en e hoes ean cleuet : jamæs ne gouzet ag er peh eu dès bou Covezour laret teob, meit hac ordrénet eu dehai deoh conz de unau-benac : ne hum vantet quet na drê vourd, na drê fal imur, é ma bet refuset en absolvèn deoh, bum humiliet quêntoh dirac Doué.... Anfin er Govezion ne zeli jamæs chervige de vourd na de langage é compagnoneah, guet ean, é segur hoarbein, ne dénnehai de vlasfæmein.

Er Govezion e zeli hi devout tair condition : rêd-é ma vou humbl, sincer hac antiér.

1° Er Govezion e zeli bout humbl, de laret é, é teli ur Penitand hum gonsiderein ital treid é Govezour él ur hriminel é presance é Juge; bum accusein guet santimanteu bras a hlahar bac a auquiu, ha uon pas laret é béhedeu él un bistoër, ua hum escusein éu ur durel er vlam ar er ré-ral, él ma ra ul lod vat, père e hum vantt ag ou œvreu mat, hac e ra én un taul Covezion on rud hac ou amision. En humilité e oulén boab ma cheleuehèmb guet attantion en avizeu mad e ra demb hur Hovezour; ma tremenchèmb a volauté vat dré er pèh e ordrénon demb, ha ma credehèmb a zevri, a pe refus temb eu absolvèn, en en dès ræzon d'hun davaiein

beéd ur uéh aral, ha ne veritamb quet hé receu. Ne faut quet hum glém, èl ma ra ur re-henac, na laret é ma rust bou Covezour ; n'en dès quet a du de bad guet-t'ou ; é ma capable de zannein en ol, etc. É contrel, trugairicaid en Eutru-Doué en dout reit teoh ur Hovezour péhani en dès mui a boand d'hou salvein eit ne hoès hui. Phou lausquehai de vihuein d'hou fantazi, ne veheoh qnet tantet de hum glém a nehou. Hou ponheur hemb quin e glasq, ha n'en dob quet coutant !... En humilité e vanq.

2° Er Govezion e zeli bout sincèr, de laret-é, é teli er Penitand hum accusein sclær ha næt hemb cresquein na bihannad é héhedeu ; hum expliquein hemb clasq troyeu na distroyeu, eit ma huélou just er Hovezour é péh stad e ma : èn ur guir, disolein en ol plægueu ha displægueu ag é gousciance él m'en dai dirac Doué. Er fauteu a béré é ver sur, réd-é on disclærieiu èl nu dra a béhani é vér sur ; hac er-ré a béré é vér én arvar, réd-é hum accusein él ag un dra a béhani é vér èn arvar. Ne faut quet caigein guet peb accusation circonstanceu inutil, pé histoërieu væn, peré ne chervigeant meit de zistroein attantion er Hovezour, ha de viret doh-t'ou a remerquein tout en enormité ag er péhet. Red-é hum expliquein a bèn-caër hemb clasq quement-ce a droyeu, ha hemb gortoz ma vou obliget er Hovezour d'hun interrogein. Ne faut quet ehué é signr hum accusein, hanbuein hanni, meit ba requis vehai quement-cé eit discoein er vrastæd ag er péhet, pé gonlen conseill penaus é teliamb hum gomgortein guet certæn tud e zou eid omb occasion a béhet, hac e zou ret temb hanhuein eit goud avis hur Hovezour.

Gnæd 'a Govezioneu sacrilege faute a sincerité !

Guæd a faus Pénitandet de heré é vehai refuset en absolvén, pe zizolchènt splann er stad ag ou houscience ! Ræzon e zou de laret n'en dai quet é Govezion é hanahuer güellan en dud. Er-re yonanq e special e zouge perpet ne vehai güélet rai sclær en ou affærieu, hac e ziboal muyan ma heèllant a ziscocin en tu tihoel ag ou hubé. N'en dès ardreu ne vaginant eit hum ziguisein d'ur Hovezour, guet eun n'en devehai charite assès eit ou distrocin ag en hend a zannation. Coutant vènt a pe eéllant en trompein, mæs ne chongeant quet é ma doh-t'ai ou hunan é rant gueu, bac é vou discoeit un dé e zei d'en ol, er péh e gubant hermen guet qnemènt a sourci.

3° Er Govezion e zeli bout antiér, de laret-é, é teli er Penitand hum accusein d'er hibannan ag en ol pehedeu marvel a heré en hum gav cablus. Obliget-é eit quemènt-cé de laret güellan ma heèll en nombr, en natur a nehai, er circonstanceu e gresq bras er malice a nehai, hac er-ré a change en espece a nehai, ér mod m'en dai expliquet ihuelloh én Articl ag en Examén a gousciance. Obliget-é de hum accusein ag er péhedeu marvel a heré é ma én arvar hac ean en dès int groeit pé n'en des quet, hac ean en des int covesscit pé n'en des quet, hac ind e zou marvel pé veniel. rac p'hou huhehai esprès, ean e rehai ur Govezion sacrilege Obliget-é hoah de laret er pehedeu marvel en debai ancoeheit a ziscleriein én ur Govezion aral : rac penaus-benac ma vènt pardonnet dré en absolvén, a pe ne vai quet dré hur faute e vènt het ancoeheit, obliget omb neoah d'on hovessad a pe za chonge temb a nebai. Mæs mar dai dré bur faute é vent het ancoeheit, red-é commance èl a bén er Govezion-hont, hac ol er-ré hur behai groeit hé gonde.

Tri tra e zou caus ordinæremant ma lausquér liès lod ag er péhedeu hemb ou bovessad : 1° Er manq a bum examinein erhad, 2° Er méh ; 3° En ignorance. A pe vanquér a zisclæriein ur péhet marvel benac faute a en dout hum examinet erhad, er Govezion e zou sacrilege, hac e zoug guet-t'hi un disprisance disolo caër ag er Sacremand a Benigén : rac quemènt-cé zou ur merche e sceller er Govezion èl un affær a zistér consequance, péhani ne veritt quet quemènd a attantion bac a sourci èl en affærieu tamporel ha clinhuedeu er borv. Obliget vér enta de bum examinein a nehué ér mod m'hun nés laret, ha de gommance er Govezion-zé él a ben.

Er méb e zou caus ehué mar rer calz a sacrilegeu. Hardéh vér de gommettein er péhet, ha memb de hum vantein a nehou : ne vai meh nameid a pe vai quèstion a er hovessad. Er-ré e gub ou féhedeu dré véh e zisco pe n'ou dès quet a Fé nac a Religion, pé n'on des quet ou isprit mat. Rac anfin, petra-é ou chonge ? Trompein en Eutru-Eoue ? Ma ne fal quet debai gober ur Govezion vat, perac é tant int de govessad ? Ne gavant quet merhad é boutrageant assès Jesus-Chrouist a bend aral : ha rac-ce é fal dehai goud hac ean e vou patiant assès eit ou lausquein de renehuéein e Bassion dré ur sacrilege. O tud foll ! Hum drompein e ret : e sigur cuhein hou pehet, hui e guemér er moyand d'en disolein. Rac er péhedeu cuhet é Covezion e vou discoeit sclær ha splann dirac en ol de er Jugemant.

Anfin en ignorance e zou caus de baud a sacrilegen. Quemènt-cé e arribue a pe vanquér a zisclæriein ur péhet marvel, rac ne ouier quet é vai marvel, penaus-benac ma heellér ha ma teliér gond é ma marvel. Bout-çou deu sort ignorance : unan di-

15

vlam, bac unan criminel. Divlam vai en ignorance a pe ramb tout er pêh e eellamb eit bout instruget : par exampl, a pe assistamb guet fidelité er Hatechêneu, Instructioneu ha Perdegueu ; a pe oulennamb en hun doutanceu conseil guet tud abil, aviset mat ha santel. Mæs criminel-é hun ignorance, ma ne hum sourciamb quet a obér hum instrugein ; ma ne brezamb quet goulen conseil én hun doutanceu, pé ne gonsultamb meit tud diavis ha digousciançus péré e bass tout; ma ne laquamb poen er bet de hanaouein hun deværieu general ha perticulier. En ignorance-zé e zou caus ma commettér un afin a behedeu marvel, a bere ne ehongér quet a hum accusein : receu e rer ncoah an absolvén : monet e rér de gommuniein : continuein e rér el-cé durand er vuhe... Penaus vou a la fin contein ur sted quen eahus a sacrilegeu. Rac sconteín e rér é huêlet en niver a Grechenion a vihue én ignorance criminel. (Er Chapistr II hui e gavou un articl *ag er pêhedeu a ignorance.* )

A pe za unan benac ag en tri defaut-cé de vout caus temb d'obér ur fal Govezion, ne chom guenemb quin moyand d'he reparein, meit d'bé hommance él a ben, hac ol er-ré hur behai groeit hé goudé, hemb ancoehad a hum accusein de guetlan tout ag er pehet hur hoai manquet a ziscleriein, hac ag er Gommunioneu hur behai groeit a oudé. Bout-ou memb circonstanceu e peré n'en dai quet erhoalb gobér ur Govezion extraordinær, de laretè, commance er Govezion a oudé ur certæn amzer : mæs requis vai lies, eit laquad reihtæd ér gouscience, gobér ur Govezion general.

Er Govezion general e zou un accusation ag en ol pehedeu commettet a oude er Vadiênd. Er Go-

vezion general e zou necessær d'er-rê n'ou dés biscoah groeit Covezion vad er het, ha fort profittahl d'er-rê vou poéniet a fæd ou Hovezioneu quettan. Laret hun nes en examén a gousciance é peh fæçon é teliér hum guemér eit hé gobér erbad. Qnênt hum avisal a ohér ur Govezion general, ni e zeli expliqueïn hur ræzonieu d'ur Hovezour abil hac aviset mat, ha tremen drê er péh e gonseillou demb. Rac penaus-benac m'en dai er Govezion general forh profittahl a nehi hé hunan, bout-oun neoah certæn tud de béré é heêll gobér droug, él mei er-rê n'eéllant quet hemb danger chongeal én ou hubé treménet, hac en dud scrupulus péré n'eéllant quet gobér un examén quer hras ha quen hir, hemb ne dronhlehai ou speret.

Er-rê e ra ur Govezion general ur uêh benac én amzer hemh ne vai requis tehai, e denn a nehi avantageu hras Rac chervige e ra debai, 1° d'arrest er boén e céllehênt ou dont ar ou speret a fæd ou Hovezionen a ziaguênt; 2° de laquad én ou halon hrassoh glahar ag ou fauteu, é huélet én un tanl ou ingratitude é quevir en Eutru-Doue; 3° d'ohtenein dehai er remission ag er poenieu tamporel deliet d'er péheden a héré én ou dés deja receuet er pardon; 4° de laquad én Hovezour ér stad de hanàuein reih en donn ag ou housciance, hac er moyanden e zeli impléein eit ou hondui én hênd a salvedigueah. Er gustum en dés ur ré-benac d'obér peb plæ ur revn eit renebuéein er resolutioneu ou dés quemêret d'assurein ou salvedigueah, e zou mêlet ha recommandet guet S. Françæs a Sale ér buarvet Parti ag er Vuhé devod, e péhani é hansaign penaus é teliér hum guemér eit hé gobér erhad.

A pe hum bresantet de govessad, chetui penaus

é teliét commance hou Covezion. Remerquet erbad en ol poendau e yan de verchein amen, ha pratiquet iut quel lies guéh ma tostehait d'er Sacremand a Benigen. Hum laqueit ar hou teuliu ital treid hou Covezour, groeit Sign er Groès guet humilité, ha laret : *Me zad spirituel, reit teign hou pénidiction, rac péhet e mès;* commancet quenteh : *Me govessa doh Doué ol-Bussant, doh er Uériès glorius Vari, doh en Eutru S. Miquêl Arkæl... ha dohoh hui, me zad spirituel, rac ma mès péhet rai dré chongeu, dré gonzeu ha dré fal obéreu :* arrestet a-zé. Quentéh él ma santehait e vou hou Covezour doh hou cheleuet, disclæriet : 1° peguehæd çou a oude n'en doh quet bet é covessad; 2° ha hui ou poai bet en assolven (ma n'hou poai quet he bet, laret perac); 3° ha hui e hoès accomplisset er béuigèn e oai bet reit teoh (ma ne hoès quet he groeit, laret chuê parac); 4° ha hui e hoes groeit er péh e oai bet ordrénet teoh, ha pratiquet en aviseu mad e oai het reit teoh (remerquet mad en articl-men de hébani é vanq eu darn-muyau ag en dud, ha ma ne hoès quet ean accomplisset, laret arré perac); 5° ha hui ou poai manquet a zisclærieiu ur péhet marvel benac én hou tehuehau Covezion, pé quênt (mar e hoès manquet, laret petra e vou bet caus : rac sacrilege é het hou Covezion mar e hoès ean cuhet dre valice, pe dré véh, pé dré zougeance : mar dai encoeheit e'hoes ean, seèllet hac ean e vehai dré hou faute, pé rac n'hou poai quet examinet mat hou cousciance, pé dre hou pout hum hastet rai, hac èl-cé hou Covezion e vehai arré sacrilege, ha de gommance èl a bèn); 6° ha hui hou poai laqueit poen d'hou poud ur guir gontrition a hou pehedeu (rac hemb contrition er Go-

vezion e zou sacrilege); 7° anfin ha hui e hoès hum breparet d'hou poud en absolvèn. Chetui en articleu drè bère e teliet attau, commance, ha mar doh aviset mat, ne ortebait quet hou Covezour d'ou gonlen gueneoh.

Arlerh quemènt-cé disclæriet ol hou péhedeu guet humilite ha sincerité : commaacet drè er-ré e zougeheoh hou poud ancoeheit a zisclærieín a ziaguênt : laret péh sort péhedeu int, peéd gñeh en e hoès commettet peh-hani, hac er circonstancen considerabl a nehai, èl m'hun nes expliquet én examèn a gousciance : ne lausquet quet er-ré vras hac e ra muyan poén deoh, beed er-re dehuchan, guet enn ne ouniehai en diaul ar-n'ah d'ou hubeín, ba mar donget hou poud ancoeheit ur pehet benac, pedet hou Covezour d'hou c'interrogein : quentéh èl m'hnn pou achibuet hum accusein, laret : *Ag er pèhedeu men, hac a ol er-ré ne mès quet chonge a nehai, me oulèn guet Doué pardon a greis me halon, ha gueneoh hui, me zad spirituel, pènigen hac absolvèn.... drè me faute, dre me faute, drè me faute brassan : rac-cé me bèd er Uèriès glorius Vari, en Eutru S. Miquèl Arhæl.. ha hui, me zad spirituel, de bedein en Eutru-Doué aveid-on. Èl-cé re-vou groeit.* Laqueit nezè ol hou studi de cheulenet ha de gomprênein en aviseu mad e rei deoh hou Covezour. Mar hou c'interroge, rescondet guet gurionne d'er peh e oulennou gueneoh, recenet guet ahoeissance er bènigèn e rei deoh ha ma n'hou juge capabl de receu en absolvèn, aboeisseit debou guet humilite. Durant ma vou hou Covezour é conz dohob, ne hum abuset quet d'examinein ha hui hou pehai ancoeheit nitra : rac quamènt-cé e zou lies un tantation ag er goal speret eit miret dohob a

brofittein ag en aviseu mad e vebai reit teoh. Ne veaih quet neoah ingorto e vou groeit teoh ur perdeg quel liès guèh ma behait de govessad : mæs groeit erhad er péh e vou laret teoh peb guèh ; ha mar da chonge teoh ag ur péhet henac, disclæriet ean quênt recen en absolvèn.

Er momant ma von reit teoh en absolvèn, souplet hou dèn ha joentet hou teourn ; goulènnet guet Doué pardon ag en ol péhedeu e hoes coveisset, ag er-ré ne hoes quet chonge a nehai, hac é general a ol er-ré e hoes commettet durant hou puhé ; groeit hou possibl eit hou poud ur hæ caranteus a nebai ol, ha groeit a greis hou calon un Act a gontrition. Goudé, hum dènnet a costé eit trugairicad Doué ag er pardon en dès accordet teoh dré é visericord ; groeit reflexion ar en aviseu mad e vou het reit teoh, eit ou diazeein sonn èn ou speret ; renehueet hou ferm propos, hac anfin goulènnet quèntoh er marhue eit retourn mui d'er péhet. Él-cé revou groeit.

---

## *Ag er Satisfaction.*

En Satisfaction, pehani zou en drivet Parti ag er Sacremand a Benigen, e zou er reparation ag en offance groeit de Zoué ha d'en Nessan. Er resolution ferm ha sincèr d'obér satisfaction, e zou absolumant necessar eit gober ur Govezion vat. penaus henac, n'en dai quet attau requis en dout groeit er satisfaction memb quênt monet de govessad : rac hemh er volanté sincer-ze dèn n'eèll bout pardonnet ag é béhedeu. Ne ouhemh quet a hanamb hun hunan gobér satisfaction de Zoué er vuhé-men : rac-

cé hur satisfactioneu n'eèllant bout profitabl eid-omb, meid é quemênt ma vèot joentet gnet mériteu Jesus-Chrouist, a bère é tènnant ou ol nærb ha vertu. Jésus-Chrouist en dés groeit, gûir-é, satisfaction antier de Zoué aveit omb ; mæs eit quement-cé n'en domb quet exant a obèr penigen ; rac'h'en domb lodèq en é veriteu meit revè er boèn e la-quamb d'obèr satisfaction eit hur péhedeu.

1° Obliget omb d'obèr satisfaction de Zoué a guemênt ma heèllamb : 1° dré er bénigèn e ra demb er Hovezour ; 2° dré bénigènoeu e guemè-ramb o hanamb hun hunan ; 3°. dre er poenieu e gouéh ar-n'amb é punition ag er pehet, èl meì er bliubueden, er bolleu, en amzér rust, èl labour calet, en afflictioneu corporel ha spirituel, etc. ; 4° dré en indulgeanceu, etc.

1° Obliget omb d'ober er bénigèn e ra demb hur Hovezour, ha péhein e ra pitue-benac e vanq dré é faute a be accomplissein. Rac penaus-benac ma receuamb er remission a hur péhedeu ér Sa-cremand a bénigèn, ne vemb quet neoah attàu quitt ag er boèn deliet d'er péhedeu, dré ma ta er boèn éternel deliet d'er péhedeu marvel a béré en hun bai recenet er pardou, de voud ordinærement changet é poèuien temporel, e zou ret absolumant payein ér bèd-men pé ér bèd-bont Rac-ré er-ré ne brezant quet gobér ou fénigèn, e zisco e tisprisant er Sacrement, ha n'en dès quet a anquin ou doud offancet Doué. N'en dès quet chuè de fieiu ar Govezioneu er sort-zé. Er pénigènnen e rér demb é Govezion, e zou gùel eid er-ré e guemèramb a hanamb hun hunan , rac m'en dint ur parti ag er Sacremant, ha rac ma pratiquér doh ou gobér, en humilite bac en aboeis-saure en un taul.

2° Ne zeliamb quet hum gontantein guet er bénigèn e ra demb hur Hovezour : mæs ui e zeli boah quemer a banamb hun hunan ré jaugeabl eit castiein hur goal inclinationeu ha torreiu hur fal acustumanceu. En ævreu ordinær a béuigèn e cèllamb pratiquein, e zon er ynn, er bedèn, en alèzon. Er-ré n'en dint quet ér stad de rein alèzon, e cèll ahoël pratiquein en ævreu a viséricord corporel ha spirituel a béré en hun nès conzet én Articl ag er Garauté a Grecheneah. Er-ré n'en dint quet capabl de yun, e zeli digol quemènt-cé dre vortificationeu aral a gorv hac a speret, dré Bedenneu, èl mei hum humilieiu dirac Doué; offrein dehon ou foénieu, ou afflictioneu, ou labourien e penigèn ag ou féhedeu ; andur tout a balamor dehon ; assisteiu én Overeu ; gohér lecturieu spirituel, etc. Mæs er uellan penigen e fehèmb gober eit castiein hur gual inclinationeu, e zon er pratiq ag er vertuyen contrel dehai. ( Expliquet hun nes quemènt-cé é peb Articl ag er péhedeu Capital, a Ourhæmeneu Doué ha ré en Ilis. Er Hombat spirituel e expliq er fæçon de gastiein er goal inclinationeu dré er pratiq ag er vertuyeu contrel dehai )

Pe hanauehemb erhad en avantageu ag er bénigèn, n'be dougehemb quet el ma ramb. Er bènigèn e ra satisfaction de Zoue, hac e zistan è golér. Er benigen e zon en arrestemand ag er goal imur, en dalh ag er goal inclination, hac e zistro er péhour ag è fallante. Er benigen e laq er péhour de vout guel ar é oard én amzér de zonnet : rac a pe za dehou chougeal ér boén en dés doh bé gobér, ean e santt gùel er stad trist ha dangerus é péhani en en doai er péhet el laqueit. Er benigèn e uella d'er restageu ag er pébet de laret-é, d'eu dioustemant doh

er mad e chom hoah guenemb é ondé, d'er fal blæg hun nès hoah d'en droug, d'er yeinnion én devotion, d'er poannérdæd a speret... Er benigèn hur rantt, a guemént ma heèllamb bout, haval doh Jesus-Chrouiat, pehani en des bet conduiet perpet ur vuhé calet, ur vuhe poénius, ha pehani e zezir *ma partagehemb é boénieu* ér hèd-men, *eit ma partagehemb é kloër* er joyeu, é-me S. Paul.

3° Doué a vènn hoah ma hum chervigehemb ag er brezieu, ag er poénieu e gouéh ar-n'amb, eit gober satisfaction d'é justice. Eit quement-cé ean a ordrén demb ou audur a volanté vat ha guet ur grèd caranténs é pénigen a hur pehedeu. Pe hur behai Fe asses eit considerein en afflictioneu e arrihue guenemb a zourn hun Tad carantéus, pehani n'hur hasti nameit rac m'hur har, ha pèhani e fourniss demb dre-zé ur moyand assuret de hayein dre boénieu distér ér hèd men, poénieu éternel hun nès meritet ér hèd aral, ne vehemb quet tantet de hum glèm a nehai, na de vurmurein. Pe garrehai er gueih tud a ziar er mæzeu hum chongeal ha comprénein erbad quemènt-ce, guæd a nehai e céllehai bout Sænt ha Santezet bras! rac n'en dès stad er bet calettoh na poeniussoh eit ou hani: æsset vehai dehai hum santefiein! Mæs en darn muyan é léh quemer on foénieu é grad èl ur bunition on des meritét, e hum glèm a nehai, hac e fache bet-hac hum guemér doh Doué.

Eit ma vou receuet hur satisfactioneu guet Doué, réd-é ma vou distag hur halon doh peh sort péhet marvel; de laret-é, m'hur bou quæ a nehai ha ma vehemb ér resolution ferm n'on hommettehemb mui. Rac gober goah a Zoue, bout gueuyad hac hypocrit vehai goulèu guet-t'on pardon ag ur péhet

e garamh hoah, hac e omh hoah én disposition de gommettein. É general, eit ma von profittabl eid omh dirac Doué hun ol ævren hac obereu, deu dra zou necessær : er hettan ma veint groeit ér stad a græce Doué ; en eil, ma veint groeit gnet en intantion de hligein de Zoué. Guet en ihue gonditionzé, ol er péh e remb hac e anduramb a vitin beed en noz, e eell chervige temh eit gobér satisfaction de Jnstice en Eutru-Doué, eit tènnein ar-n'amh ur bresquance a bræce hac a secour, hac eid arrihue én heurustæd éternel.

1° Réd-é ma veint groeit ér stad a græce Doué : rac, e lar er Scritur santel, *donæzoneu en dud impi n'eëllant quet bout agreabl de Zoué*. Quement-cé e ra demh Jesus-Chrouist d'antand a pe lar : *Me zou ur ressinèn, ha hui er branqueu : en hani e chom én-an ha mé én-ou, hennèh e zoug frèh hilleih; rac hemb-on n'eëllet gobér nitra*. De laret-é, é-tré ma chomamb staguet doh Jesus-Chrouist dré el liamen precius ag é garanté, ni e zouguon frèh eid er vuhe éternel : mæs quenteh èl ma bum zistagamb d'ob-t'ou dré ur pehet marvel benac, ne ramb meit sehein èl ur branq diflosquet doh ur uen. N'en dai quet laret eit quemént-cé, ne chervige de nitra d'er-re zou ér stad a behet marvel, pedein, yun, rein alézon, etc. È contrel, sèl mui, ou des commettet a héhedeu, sèl mui a boen e zeliant laquad d'obér ævreu mad eit touchein calon en Eutru-Doué, ha tènnein ar nehai ur seell a visericord. Er gonseil e ras er Profæt Daniel d'er Roué Nahuchodonosor d'obér alézoneu hraa eid arrest coler un Doué offancet, e ra d'antand e heëll en ævreu mat groeit er stad a behet marvel obtenein d'er péhour er græceu necessær eit bum denn ag er vouillen ag é héhedeu.

2° Eit ma von profittabl aveid omb hun ohereu dirac Doué, réd-é ma veint groeit guét en intantion de bligein dehou. Me gonz ag en œvreu péré n'en dint quet contrel d'é Lezen : rac peb-unan e ouair n'eéller quet gobér un dra e zisplige de Zoue, guet en intantion de bligein dehou. Mæs en œvreu memb peré n'en dint na droug na mat, hac e zou cummun itré-omb hac el lonnet brutal, el mei daibrein, ivet, cousquet, quérhet, labourad, etc. A pe vént groeit eit gloer en Eutru-Doue, ne chomeint quet hemb recompanse. Rac-cé é lar demb S. Paul : *Pé a pe zaibrehait, pé a pe ivehait, pé ne vern, petra e rehait, groeit ol eit gloer en Eutru-Doué.* (Leinet ér Chapistr IX ag er Hombat spirituel.) Mar gonlènnet perac Doué ne recompanse meid er peh e vai groeit eit pligein dehou, me oulennou ehue gueneoh perac ne bayet hui ur gounidéq e za de oulen é zeueb gueneoh hemb en dout labouret eid-oh. Caër bur bou laret a pe barissehemb dirac Doué, eu hur bou poéniet noz ha de eit gounid bur bihuance, en hur bont treménet bur hubé é misér hac é peurante ; ma n'hur bai offret er poenieu-ze dehou, ma n'hur hai ind anduret guet patiantæd eid en inourein, ean e rescondou demb, ne hoès quet labouret eid-on ; n'hon ç'hanàuan quet. Mar credamb bond escusabl én ul laret, ne chongemb quet, é zehuehan rescond e von, peélleit dobeign... Hilleih e hum gavou forb dibourvai dirac t'ou, penaus-benac ma tostant liès d'er Sacremanteu, ma vuurrant é monet d'en ilisieu, é visitein er-re clan, é yun, é rein alézon, é hobér pénigenneu calet, etc. Rac m'on devon groeit en œvreu-zé dré acustumance, dré fantasi, dré ma cavant e ma ur mod honest gobèr él-cé, bemb chongeal nac a ou joffrein de Zoue nac a glasq pligein dehou ;

*receuet ou dės deja ou recompanse*, é-mé hur Salvér.

4° Anfin, Doué e zezir ma hum boéniehemb d'ober satisfaction d'é justice, en ur ounid Indulgeanceu. Hanhnein er rér Indulgeance, er remission e ra en Ilis ag er poénieu tamporel a béré er péhour e hum gav ordinæremant délcour goudé m'en devai receuet er pardon ag é hébet ér Sacremand a Benigèn. Eid gounid un Indulgeance, réd-é boud ér stad a hræce, hac accomplissein perhueh mad er péb e ordren en Ilis, guet ur güir desir d'ober satisfaction de justice en Eutru-Doue. Bout çou Indulgeanceu e céllér gonnid eid en ineanneu ag er Purgatoër, én ur ober én ou intantion en ævreu ordrénet dre en Ilis. (Leinet el Livr Pedenneu, édition nehué.)

Eid ma comprenebait petra e senéfi un Indulgeance pleniér, un Indulgeance a seih vlæ, un Indulgeance a zeu-uguént de, etc., red-é expliquein un tamiq er regleu e heliait guharal én Ilis a zivond er pénigenneu. Obliget oait eit certæn péheden d'obér ur bénigen publiq ér fæçon men · quenteb él ma tai d'ur péhour hum gonvertissein, en obligein e rait de chom ar é zeulin e toul dor en Ilis, ba de hum recommandein de Bedenneu er Fidelèt. Er benigen-cé e badai peel amzér eit lod.

Arlerh en el lausquait d'antreein just én Ilis eit chelenet er Hatechen bac en Instructionen aral: mæs obliget oait de sorti quent ma commançait er Pedenneu bac en Overèn.

Goude m'en doai accomplisset en amzér destinet tebou eit boud ér bazén-zé a bénigén, en el lausquait d'assistein ér Pedènneu publiq, ba memb én Overén heèd goudé en Aviél : gobér e rait nezé Pedenneu aveit-t'ou hac obliget oai durand en amzér-zé de stonyein a blad é creis en Ilis. A pe oai

paré er Pedenneu, en en avertissait de monet ér mæz.

Anfin goude m'en doai treménet dré en dairvet pazèn-zé a bénigén, é rait tehon en absolvén solannel; ha nezé en el lausquait d'assistein én ol pedenneu publiq, ha memb ér Sacrifice ag en Overèn; mæs ne oai quet permettet tehou tostad d'er Gommunion beéd quene oai achiue en amzér destinet tehou. Obliget oai, durant ma padai é bénigén, de yon ar vara hac ar zeur, guéh hamdé, guéh tri pe puar dé er suhun, de laret Pedenneu reglet, de rein alézon revé é gommodité, de hum dennein a gompagnoneah en dud, de hum forhein ag en deværranceu ha divertissemanteu permettet, etc.

Guir é ne vér quet bet attàu obliget aveit pébedeu segret de dremén dré er pazènneu-zé a bénigen : mæs bound'e oai neoah pénigénneu reglet burhud eit peh péhet marvel. Chetui ur ré-benac : car rai hir vebai ou scrihuein ol. Doh er-re-men, hui e jugeou ag er ré-ral.

Eid en dout renonciet d'er Fé, dec vlæ a bénigèn.

Eid en dout consultet un divinour, pèmb plæ a bénigén.

Eid en dont touyet é gueu, yunein deu uguént dé ar vara hac ar zeur, ha boud é pénigèn durant seih vlæ.

Eid en dout touyet en Hanhue a Zoué ur uéh hemb perderein, aeih dé a benigén ar vara hac ar zeur : pembzec dé eid en eil guéh. A p'er groait é publiq, er bénigén e oai terribl.

Eid en dout labouret d'er Sul pé d'er Gouil, yun tri dé ar vara ha deur.

Eid en dout devizet én Ilis durand en Office, yun dec dé ar vara ha deur.

Eid en dont torret hemb necessité ur yun ordrénet, yun deu guént dé ar vara ha deur.

Eid en doud anjuliet é dad pé e vam, tri blæ a hénigen.

Eid en dout groeit goab ag é Escob, pé ag é Berson, yun deu-ugnént dé ar vara ha deur.

Eid en dout lahet ur Beleg, deuzec vlæ a bénigen.

Eit bout bet caus d'ur faus gulevoud, tri blæ a hénigen.

Eit bout bet caus de varhue hur hroaidur eit cuhein er péhet ha sauvein en inour, dec vlæ a hénigen.

Eid en dout lahet nu dén esprès, pé bout bet caus d'é varhue dré un accusation injust, seih vlæ a hénigén d'er hibannan.

Eid en dout goarnet caz doh en Nessan, yun ar vara ha deur quehed amzer el ma hoait bet é caz doh-t'on.

Eid en dout lairet un Ilis, seih vlæ a bénigén d'er hibannan, opèn er restitution.

Eid ul laironci distèr, mæs neoah marvel, ur blæ a bénigén, opèn er restitution.

Eid en dout touchet usur, yun ur blæ ar vara ha deur, ha deu aral a bénigén.

Eid er péhedeu inemp d'er hurtæt, lod tri blæ, lod pemb plæ, lod seih vlæ, lod dec vlæ, lod durand er vuhé. Eid ur simpl dezir, den vlæ, etc.

Eid en dout gual gonzet é fæd a dra distèr, tri dé a bénigén.

Er-ré ne oènt quet ér stad de yun, e oai obliget de zigoll quemént-cé dré alézoneu revé ou moyand, dré vortificationeu arał, dré Bedenneu, hac æwreu mat, revé avis ou Hozezour. Er pénigénneu-zé e zou bet én usage tost de nnec-cant vlæ. Bermen n'obliger quet mui d'on gober, gûir-é; ha quemént-cé e zeliehai laquad er Grechénion de ruein

guet meh : rac mar en dès en Ilis douceit hé reglen, n'en dès meit fallanté ha goannedigueah hé hugalé e zou caus. En effæd, er pébet n'en dai quet hibannoh hermen eit ne oai nezé. n'en dai quet chené changet justice en Eutrn-Doué : ret vou enta gobér satisfaction dehou, pa réd-é laret é rai er-ré-hont rai, a pe ne gredamb-ni hur bout reson de hum glém mar n'hur mignoner quet a pe yamb de govessad. Ne laquér quet calz a bress ar er Govezerion : mæa bihannoh e vehai hoah laqueit pe vehai ret gobér er pénigenneu e rait guharal.

Haval gueneign e teliet bermen comprènein petra e æneli un Indulgeance plenier, un Indulgeance a seih vlæ, a gant dé, etc. Un Indulgeance plénièr e zou ur remission ag er peh e chom d'accomplissein ag er bénigèn e vezai bet rot temb gobér guharal eit hur pehedeu, hac ag er boèn tamporel deliet aveit-tai de justice en Eutru-Doué. Un Indulgeance a seih vlæ, pé a zeu-uguènt dé, etc., e zou ur remission a seih vlæ, pé a zeu-uguènt de a bénigèn e vezai bet rot temh accomplissein guharal rave er reglen ag en Ilis, eit payein er boen tamporel deliet eit hur pehedeu. Rac-cè nn Indulgeance plenier, a p'hè gounner parfætemant, e aquitt en ol poénieu deliet d'er peheden; hac en Indulgeancen aral ne aquittant liès mat meit lod ag er poénieu-zé : de laret-é, en-nemb en dehai commettet ur péhet eit péhant é vezai bet ret tebou gobér guharal dec vlæ a bénigèn, ha ne onni meid un Indulgeance a seih vlæ, henneh ne receu quet er remission antiér ag er poénieu deliet d é hébet. Mæs en Indulgeance-zé e vehai plenier eid un dèn n'eu dehai meritet meit pemb plæ a benigèn.

Er Jubilé e zou un Indulgeance plenièr a accord

er Pab peh pemb plæ ar-n'ugnênt de ol er-ré e visitou guet en dispositioneu requis en Ilisieu principal a Rom. Peb-unan e eèll er gonnid en e Barræs, é hobér er Stationeu reglet dré é Berson, hac é accomplissein perhuêh mad er peb e vai ordrénet e Libér er Pah. Er Jubile n'en dai hanâuet én IIis meid'a oudé er blæ mil-tri-hant, ha hoah ne oai accordet a gommance meit peb cant vlæ. Gondé é hoai bet laqueit de heb hantér-hant vlæ, hac anfin ér blæ mil-puar-hant-dec ha tri-uguênt er Pab Paul II el laquas de heb pemb plæ ar-n'uguênt. Er guir *Jubilé* e za demb ag er gob Lezên. En amzér-hont er Juivet e oai obliget peb hantér-hant vlæ de zaccor en doar ou doai pernet guet ré ag ou nation, ha de rein ou liberté d'er sclavet Juiv ou doai idan ou herh, é mémoér ag ou delivrance ag ne Egypt; hac er blæ-ze e oai hanhuet *blæ er Jubilé*, pe hani, revé en Tadeu santel, e oai ur figur ag er péh e zeliai Jesus-Chrouist gobér eid en ol dud doh on delivrein a sclavage er péhet.

Hum drompein a vras vehai chongeal é teliamb bout dispancet a obér pénigén a pe onniamb un Indulgeance benac. N'en dai quet honnéh-é intantion en Ilis : é contrel, hé dezir e zou ma rehemb hur possibl eit gobér ur gúir satisfaction de justice en Entrn-Doue, ha ne accord temb Indulgeanceu meid eit hun acconragein bac hur secour de repareiu hun offancen dré un dign pénigen. En dezir hras en dès hur Mam santel en Ilis ma rehemb satisfaction de Zoné ag er vuhé-men, e ra demb d'antand é ma terribl er poénien ag er Purgatoér, é péré é ma purifiet en ineannen santel péré n'ou dès quet aquittet ér béd ol er péh e zelièut de justice en Entru-Doué eit ou fébedeu. (Leinet er Chapistr VII ag

er Reflexionen ar er pedair fin debuehan, *ag er Purgatoër* )

Er mnsul ag er satisfactionen e zeliamb gobèr de Zoué, e zeli bout pe brassoh pé bihannoh revé en nombr hac en enormité a hur pêhedeu, hemb jamæs ancoehad é ma perpet hur pénigénneu billeih donçoh eit ne veritamb, a p'en dai guir en hun nès meritet poenieu éternel. Rac-cé assès-é en dout pebet ur uéh eid ouilein de jamæs. En-n'emb e hum glêm ag é Govezour é sigor ma cav rust ba calet er pénigènnen e ra dehou, o zisco assès ne hanàu quet calz er vrastæd ag e hèbedeu, ha ne chonge quet calz én tourmanteu e veritant. Hur pénigénneu ne zeliant quet bout hemb quin ur bunition ag er péhedeu commettet; mæs ehue ur remæd eit hur preservein a gouéh én-ai én amzer de zonnet.

Obliget ver hoah hemb disprisance er het d'oher satisfaction d'en Nessan a guemènt m'en dai possibl; hac el-cé, de reparein en domage e hoès groeit tehou én é gorv, doh en anjulien pé doh er goal drætein; én é inean, e vout caus dehou de béhein, én é inour, doh en decriein; én é zanné, doh ou hemér pé ou derbel inemp d'er ræson; ha ma ne hoès ur guir intantion d'er gober, ma n'er groet a guemènt mei possibl deoh, n'eèllet quet bout pardonnet. A fæd er péhedeu inemp de Zoué ne faut meid ur Govezion vat eit bout pardonnet a nehai: mæs er pehedeu inemp d'en Nessan, caër hou pou on hovessad ha laret en e hoès contrition a nehai, ma ne hoès intantion d'ou reparein, ma ne laquet poen d'er gobèr à guemènt ma heèllehet, ne vehet quet pardonnet.

En-nemb e zou het caus d'er ré-ral d'offansein Doué dré scandal pé goal exampl, e zeli: 1° Rein

exempl vat; 2° Gober é bossibl eit distrugein en droug en des groeit; 3° Condni nr vuhé santel; 4° Pedein Doué eid er-ré de héré é ma bet caus be pehein. A pe n'eéllamb quet reparein ol en domage hun nes groeit d'hun Nessan, red-e gobér e conscianee tout er peh e eéllamb, bae ur boud ur gùir volanté d'obér dehou satisfaction antièr quentéh él m'hur bou er moyand d'hé gober. Laquamb poén de bratiquein ol er peh e reglou hur Hovezour a zivoud quemènt-cé; ha no hum avisamb quet de changein a hanamb hun hunan er pénigenneu en devou ordrenet temb.

---

## Ag en Absolvèn.

Er Sacremand a Bénigèn, él m'hun nès laret, e gonsist ér gontrition, ér govezion hac ér satisfaction a berh er penitand, hac en absolven a berh er Hovezour. En absolvèn e zou ur santance e hrononce er Beleg e hanhue Jesus-Chrouist, drè béhani é ma pardonnet ou féheden d'er-ré e ra tout er peh e oulèn en Eutru-Doué eit ou fardonnein. Quemènt-cé e zisco splann n'en dai quet é dalh guet ur Hovezour, él ma chonge ul lod vad, rein en absolvèn d'er-ré e gar, ha ne zeli he rein meit d'er-ré e juge preparet ha disposet d'hé receu. Penaus-benac n'en dai quet requis ma houychait er regleu e zeli ur Hovezour heli én Tribunal ag er Bénigèn, é han neoah de verchein amen ur ré-benac ag er circonstanceu e péré e teli bout refuset pe dernenet en absolvèn, eit ne vehait quet digousciancus erboalh eit hé receu, mar e hoès jamæs er malheur de gavouét ur Hovezour lache ha digas asses eit hé rein deoh ér sort dispositioneu-ze.

Dihuènnet-è rein en absolvén : 1° D'er-ré ne unyant quet er pèh çon requis gond eit bout salvet, ha ne brezant quet laquad poen d'ou désquein ; d'er-ré zou carguet a salvedigueah er-ré-ral, ha ne laquant quet poén d'ou instrugein pé d'ou horrigein.

2° D'er-ré e vihue én dissancion, é caz bac é malice doh ou Nessan, bac e refus hum accordein guet er-rè e hanhuant ou enemiset, pé ne vènnant quet ancochad ha pardonnein en anjulien e gavant e vai bet groeit tehai.

3° D'er-ré en dès groeit un domage benac considerabl d'ou Nessan, pé én é gorv, pé én é iuean, pe én e inour, pé én é zanné, ha ne fal quet debai er reparein a guemènt ma heèllant.

4° D'er-re zou én acustumance a bébet marvel, èl mei o vlasfæmereah, a ivraignereah, a lubricité, etc., ha ne brezant quet hum gorrigein : d'er-ré zou én occasion tostan a bébet marvel, ha ne vènnant quet quittad, a pe eèllant, pé ma n'eèllant quet absolumant peèllad, e refus impléein er moyandeu requis eit resistein dob er péhet.

5° D'er-re ne hum aquittant quet ag ou deværieu gondé bout bet avertisset ; ha d'er-ré ne veunant quittad ur garg, ur vecher, ur hommerce e ouiant dré ou experiance n'eellant quet excelsein hemb pehein marvelemant.

6° D'er-ré e ra occasion a bébet d'er-ré-ral ; èl mei er-ré e fourniss tiér d'er filagerion, d'er gorollerion, d'en hoarierion cartés ; er-ré e ra meelladeu, leigneu vras, assambleyeu a vobance ; er-ré e lar sonnenneu dishonest, dirac tud youanq é special ; en davarnision pere e ra divet de dud youanq hemb goud ou zud, pe de ré e santt deja d'er guin, etc. Anfin deliet e refus en absolven d'er ré ne gaver

quet disposet mat, beed quene laqueint poen de hum brepareiu, èl ma boulen en Eutru-Doue, hac el ma ansaign er Hatechén.

Bout çou neoah circonstanceu é péré peb sort Covezerion n'eellant quet rein en absolvén d'ou fénitandet, hac è vebènt int disposet mat a hend aral. Rac-cé ur Hovezour péhani e hanau è zevær, ha péhani n'en dai quet aprouvet eid er hazieu ha çansurieu reservet, ne hum avarçou quet de rein un absolvèn inutil d'ur penitand e gavou cablus ag er sort péhedeu-zé, meit hac ean e vebai èn articl ag er marhuo. Er hazieu reservet e zou certæn péhedeu marvel a béré en hum reserv en Escob er bouvoër de rein en absolvèn, pé dré-d'ou é hunan, pé dré certæn Covezerion de béré é ra pouvoërieu special. Er çansurieu e zou poénieu spirituel dré béré é puniss en Ilis bé bugalé eit péhedeu spleitabl ha scandalus. Bout-çou ré reservet, ha rè n'en dint quet reservet. En-nemb en des er malheur de gouéh idan ur çansur reservet, e zou obliget de hum adressein pé doh en Escob, pe doh ur Hovezour aprouvet eid er hazieu ha çansurieu reservet. Ne gonzér amen meid a zeu sort çansurieu, en escommunication hac en interdit.

En escommunication e zou ur çansur dré péhani é ta bur Mam santel en Ilis de forhein er Hrechén ahurtet én é béhet, ag en droæd en doai de vout lodeq én hé madeu spirituel. Bout-çou un escommunication vras hac unan vihan. Er-ré e gouéh idan un escommunication vras, ne vènt quet mui lodéq é Pedennen, é ævreu mat, é avantageu spirituel er Fidelet aral; ha coll e rant en droæd de voud interret en doar béniguet. Mæs en escommunication vihan ne forh meid ag en droæd de receu er Sacre-

manteu ha de vont presantet d'er barguen ag en Ilis.

Obliget-é er Fidelet idan boén a escommunication vihan, de beëllad doh cansortiss ha compagnoneah er-rè e vai disclæriet é publiq ha dré ou hanhue escommuniet. Rac-ce ne zelièr nac ou salndein, na pedein, na chom, na trafiquein, na labourad, na memb dahrein guet-t'ai. Éêllein[e] rer neoah ha memb deliet-é pedein é segrèd eid er sort tud-cé : mæs ne zelièr ou andur en Ilsieu meit de cheleuet er Hatechen hac en instructioneu.

En Ilis e bermètt hoah en dout cansortiss guet er-rè escommuniet publiquemant : 1° Ett conz tehai a hum convertissein hac ou doug d'obér pénigèn.

2° Den bried ne zellant quet hum separein, eit houd unan a nehai escommuniet; mæs en hani direbræche ne zeli quet antretenein en hani cablus én e béhet.

3° Bugalé ha servitorion e eèll hac e zeli hum gomportein él quênt é quevir ou zad hac on mam, pe ou méstr escommuniet; mæs non pas ou otorisein er pehet eit péhani é vènt het escommuniet.

4° En Ilis ne buniss quet ehué er Fidelet peré e ra cansortiss guet er-rè disclæriet publiquemand escommuniet, a pe ne ouzant quet é vènt escommuniet

5° Permettet-é hoah conz doh er-rè disclæriet publiquemand escommuniet, a pe vai requis eid un afsær a gon-equance. Mæs ne zelièr conz tehai meid ag en affær hemb quin a behani é vai question.

Er-rè escommuniet, mæs n'en dint quet disclæriet publiquemand escommuniet, e eèll assistein en Officeu hac én Overèn guet er Fidelet : mæs n'eèllant quet hemb péhet receu er Sacramanteu hemb

que n'on devon recenet en absolven, pé guet en Escob, pé guet ur Beleg apronvet eid çansurien reservet.

En interdit e zon ur çansur dré behani é tihnen en Ilis a sacramantein, a obér en Officeu divin é publiq, hac a interrein guet er ceremonieu ordinær, eit punissein un diaboeissance spleitabl ha scandalus en ur guær pe én ur Barræs.

Permettet-é neoab badéein duraud un interdit, deværein er-re clan ha memb diméein e segréd er-ré ne vènt quet bet caus d'en interdit

Er monitoér e zou un avertissemant bac ur ourhæmen e ra en Ilis d'er Fidelet, de zisclærieín er peb e onzant a zivoud un dra benac a gonseqnance, idan boén a voud escommuniet ma ue zisclæriant quet.

En Ilis n'hi dès intantion d'accordein ur monitoër nameit d'er Fidelet a scuir vad, bac eit treu a gonsequance a beré n'eellér en dout prouv er bet ér mod aral. Er-ré en dès un banàuedigueab benac, e zon obliget, idan boén a escommunication, de zisclærieín idan en amzèr merchet ér monitoër. Mæs bout-çou re exant a monet de revelation; èl mui er-rè en dès ur guir ræzon de zongein a vout goal drætet en ur mod benac diarbèn on disclæration; er-ré zou a gnærent tost d'en bani en dès reit occasion d'er monitoër.... (A fæd er çansnrien bac er monitoër, peb unan e eell expliquein é ræzonien d'ur Hovezour abil hae aviset mat, ha tremén dré er peb e gonseillou debou.)

## Articl V.

### *Ag er Sacremand a Nouyèn.*

Doué e zegas temb trebillen ha clinhuedeu eit hun humiliein, eit hun di-tag doh er bed ha dohemb-ni hun hunan, eit hun avertissein de hum breparein d'er marhue, eit hur punissein a hur peheden ha rein demb leh d'ohér satisfaction a nehai, eit hun desquein de vout patiant ha d'andur guet resignation d'é volante.

Rae-cé ur hlan e zeli offrein é boénieu de Zoué, ha gobér un implé mad ag e glinhuet. (Er vuhé devod, Chapistr III, Parti III e expliq er pratiq parfæt ag er hatiantæd.) Ean e zeli, mar hum santt cahlus ag ur péhet benac, galhuein prontt ur Hovezour, laqnad é cource reihtæd én é afférieu spirituel ha tamporel; receu er Sacremanteu d'er prestan, ha mar güel er marhue é tostad, gobér de Zoue ur sacrifice generus ag é vuhe. Er ré e orto beèd en dehnehan requis eit galhuein on Hovezour, e hum laq ér riscl hras a obér ur fal Govezion. Rac goud e rér erhoalh n'en dai quet a pe vér clau, é caver güellan en isprit disposet de chongeal én treu a Zoue.

Eit laqnad reihtæd én affærieu ag é gousciance, ur hlan e zeli : 1° hum gaerrad a uir galon guet é enemiset; 2° reparein en domage en dehai groeit d'e Nesean én é gorv, pe én é inour, pé én é zanné; 3° mar dai bet caus d'ur re benac de behein, reparein er scandal revé avis é Govezour; 4° anfin, reglein qnen erhad é affærieu tamporel, ne vou ar-

lerh é varhue na disputt na dissancion diarbèn é dreu.

En-nemb e zezir gobér un testamand, e zeli galhuein e Berson ha 'deu Notær, pe den dest d'er bihannan, tud leal ha cousciançus, ha disclærieın reih ha splann én ou fresance é zispositioneu hac er péh e fal dehou ma vou groeit arlerh e varhue.

Er hettan tra e zeli recommandein, e zou payein e zelé, mar en dés, restituein en danné dęit dre oal hend, pe dalhet inemp d'er guir ha ræzon, ha reparein en domage groeit en ur mod benac d'en Nessan. (En-n'emb e eèll gober en treu-zé dre-d'ou é hunan, ne orteèt quet d'ou gober dré re-ral.)

En-n'emb en dés danné, e zeli testamandein un dra benac d'er beurerion, é spécial d'er-re mehus, pe d'en Hospital, pé d'en Ilis. Mæs é sigur alézoneu, ne faut quet gober gueu doh ea heritерion, é spécial mar dint peur. En-n'emb e zezir laquad ur Fondation benac, e zeli goulen conseill hac hèli en ordrénanceu a zivoud en donæzoneu dré testamand.

Un testamand e zeli bout signet guet er Person en dès ean scrihuet, huet en eu dest, mar gouiant signein, ha memb guet en bani e ra er gober: ha ma ne ouair quet signein, réd-é ma vou groeit mantion ar en testamand penaus, *é vou bet leinet tehou, en en dou ean cavet mat; mæs ne ouair quet signein.*

En Nouyen e zou ur Sacremand instituet eit soulagemant-corv hac inean eu dud clau.

En Nouyèn e zou ur Sacremand; rac m'en dai ur merche sansibl pébani et laqua græce Doué én inean En effæd, er péh e ra er Belég, hac er Pedenneu e lar én ur rein en Nouyèn, e gouch idan er squèndeu: dré vertu er péh e ra hac e lar

er Belég, Doué e ra er yéhæd d'inean er blan, ha memb d'é gorv a pe juge profittabl quemènt-cé eid é hloër. Rac-cé é lar en Apostol S. Jàq : *A pe vou unan-benac clan èn ou mésq, galhuéet er Velean ... eit ma pedeint Doué eit-t'ou durant m'en oignemantint guet yvl*, de laret-é, guet en Oleàn sacret, *é hanhue en Eutru-Doué, hac er Bedèn ag er Fé* é meriteu Jesus-Chrouist *e sauvou er hlan; Doué er soulageou hac é béhedeu e vou pardonnet tehou, mar en des commettet ur ré-benac.*

Er Sacremand a Nouyèn e zoug enta guet-t'ou ter græce principal : 1° Ean e efface er rest ag er pèhedeu, hac er pèhedeu memb mar hai hoah ur ré-henac d'effacein. 2° Ean e ra nærh ha secour de souffrein guet patiantæt, de resistein doh tantationeu en diaul ha de feahein er sconteu ag er marhne. 3° Ean e ra memb er yéhæd d'er horv a pe juge en Eutru-Done quemènt-cé profittabl eid é hloër propr hac eit salvedigueah er hlan.

Mæs ne zelier quet gortoz ma vehér en danger a varbue eid er receu : rac er-ré er receu guet squènd vat ha guet ur jugemant parfæt, e zou guel èr stad de hum breparein ha de dennein mui a brofitt a nehou. En effæd, tantein Doué vehai èn ur certæn fæçon goulèn guet-t'ou dré er Sacremand er yéhæd ag er horv eid un dén e vehai èn agoni.

Eit hum hreparein d'er receu erhad, red-é covessad mar céllér, ha ma n'eellér, en dout d'er bihannan ur hæ bras ag e héheden guet en dezir ag en absolvèn : réd-é er receu guet Fé, ha guet nn isprit a Bedèn, a hénigèn, a gontrition hac a resignation de volante Doue, ha rac-cé é larèr é ma guel er receu é cource, eit gortoz heèd en dehuehan requis.

Ur hlan a pe vèr doh en nouyein, e zeli joentein é Bedanneu guet ré en Ilis, ha goulén pardon guet Doné ag er péheden en dès commettet dré e squènden naturel, a vusul m'on frottér guet en Oleàu sacret. Rac-cé, *d'en eulagad*, ean e zeli hum humiliein ag é fal seèllen ha goulén pardon a nehai. *D'en discoharn*, ean e zeli goulén pardon ag er fal implé en dès groeit a nehai eit cheleuet treu e zisplige de Zoué. *D'en diffrèn*, ean e zeli hum humiliein en dout quemeret goust en treu e offance Doné. *D'er bèg*, ean e zeli goulèn pardon ag er fal langage, ag er péhedeu inemp d'en tampérance dré chervaden ha friantage. *De boul er galon*, ean e zeli hum humiliein ag á fal chongeu ha dezirieu. *D'en deourn*, ean e zeli goulèn pardon en doud ind impleet eit goal obèr. *D'en treid*, ean e zeli hnannadein ag er fal implé en dès groeit a nehai eit ridéq d'er bobanceu hac heli custumeu er béd.

Arlerh m'en dès ur hlau receuet en Nonyèn, ean e zeli derhel é chonge guet Doné; en trugairicad ag er græce en dès receuet; chongeal èr marhue hac en éternité.

Er Fidelet péré e assiat én un Nonyèn, e zeli joentein ou Fedenneu guet ré en Ilis eid en hani e nouyér; distroein doh-t'ai ou huuan eit considerein péh quer hean é tremèn er vuhé-men, ha pehèh folleah-é staguein er galon doh en treu croueet, e zou réd ol quittad a pe berderér bihannan.

Eellein e rér receu er Sacremand a Nonyen quel lies guéh ma vèr clan, mæs n'èn dai quet permettet er receu istroh eit ur uéh durand er memb clinhuéd, nameit ha guelleit vehai un tamiq d'er hlan guodé m'en dès ean receuet, ha ma vehai couéhet arré én dangér a varhue a-hèn ur certæn amzér.

Eellein e rèr hont salvet hemb er Sacremand a Nouyèn. Mæs er-rè ne brezant qnet er recen, pé dré zisprisance pé dre lizidantæt, e zisco en ou dès caz doh on inean, a p'he lausqnant hemh ur secour qnen æz ha qner salvus ' ımd e ra offance de Zoné, ha de zongein ou dès n'er havehènt quer garhue én on hevir, èl m'en dint digas én é andræd.

N'en dès meid en Escoh hac er Velean e eèll nouyein : er Venèh n'on dès quet er bouvoër-zé, nameit ha cargnet vehènt a gondui er Barræs. Er Græciannèd e ra en Nouyen d'en dud yah qner clona él d'er-re clan : mæs en Ilis Latin ne nonyér meid er-ré clan (coh ha youanq) deit d'en oaid a ræzon, hac e vai én danger a varhue. (Réd-é hont sourcius de losquein quentèh er stoup pé coton en devai cherviget de dorchein en Oleau sacret.)

Gondé ma vai bet deværet ur hlan, er-ré e vai ital d'ou, e zeli degass chonge tehou liès ag en ohligation en dès de Zone, ag er moyandeu en dès pourvæet temh de hum zisposein de harissein diract'on, hac er secour de hum hreparein d'er marhne. (Eèllein e rèr leinein dehou *er pratiq eit hum breparein d'er marhue*, e gavèr én achémand ag el Livr ag er Vnbé devod, pé en Acteu e zon merchet él Livr Pedennen.)

---

ARTICL VI.

*Ag er Sucremand a Urh.*

En Ur e zon ur Sacremand dré béhani certæn tud e zon consacret de chervige en Ilis, hac e receu græce ha ponvoër da hum aquittein santelemand ag er hargueu en dés en Ilis.

En Urh e zou ur Sacremand, rac m'eu dai ur merche sansibl, péhani e laqua græce Doué én ineau. En effed, er péh e ra eu Escob én ur reiu en Urheu, hac er Pedenneu e lar, e gouéh ol idan er squéndeu : ha dré vertu er péh e ra eu Escob, hac er Pedenneu e lar, Done e ra d'er-ré e receu en Urheu, er bouvoër hac er græce d'excelsein er bargueu sacret, él mei de laret en Overèn ; de bardouneiu er pehedeu ; de berdeq ; de vadeein, etc Open er græceu-zè, er Sacremand a Urh e zoug ebué caractær én inean, quer clous él er Vadiénd hac er Gonfirmation ; hac él-cé n'ecller quet er recen istrob eid ur uéh.

N'eu dès meid en Escob e céll reiu er Sacremand a Urh; hac en Ilis en dès perpet condannet él Hérétiquet ol er-ré en dès avancet en en doai er Veleau er houvoër-zè ; just el er-ré en dès laret penans co Escobet u'en dint quet drès er Veleau, ha n'ou dès quet mui a bouvoër eit-t'ai.

Bout-çou seih Urh : puar e hanbuer Urbeu bihau ; ha tri e hanbuér Urbeu bras. Mæs ol en Urbeu-zè ne rant meid ur Sacremand. Er puar Urh bihau e zou en Urh a Borhér, en Urh a Lectour, eu Urh a Exorcist hac eu Urh a Acolyt. Eu tri Urh bras e zou en Urh a Soudiacr, eu Urh a Ziacr, hac en Urh a Velég, é pébani é ma compreuet ol er ré-ral. En Tonsur Clerical u'eu dai quet un Urh ; mæs un dispositiou hac ur hreparation d'en Urheu (Ni e larou ur guir pe deu a zivoud er bargueu a bep Urh, éu un expliquein er ceremoni ag en Urheu.

En dispositioneu requis eit receu en Urheu, e zou : 1° Bout distag doh er bed ha doh en danne 2° En doud ur grèd berhuidand eit gloër en Eu-

tru Doué hac eit salvedigueah en Nessan. 3° Bout courajus, ferm, aviset mat ha patiant én trebilleu. 4°. Carein el labour, en sciance santel, er vuhe dissorb hac er Bedèn. 5° Condui ur vuhé, pur, humbl hac a scuir vat. 6° En doud er halitéen requis eit chervige en Ilis, ha bout galbuet guet Doué d'er bargueu santel-zé. Malheur d'en taden ha mamen peré e ingage ou hugalé de receu en Urheu, hemb n'ou dès en dispositioneu-ze, hemb consultein Doué ar on vocation, marcé memb inemp d'ou volante. Quement-ce zou pen-caus d'en darnmuyan ag er scandal ha desordreu e arribue en Ilis.

N'en dai quet erhoalh en dond en dispositioneu-ze : réd-é open boud exant a hep sort irregularité; rac en Ilis e zihuèn dob er-ré irrégulièr a hum hresantein d'en Urheu, èl mei er-ré fol pé innoçant; er-re en des un defaut benac spleitabl én on horv; er-ré n'en dint quet legitim; er-ré n'on dès quet en oaid pe er sciance requis; er-ré zou het dimeet istroh eid ur uéh, pè e zou het dimèet d'un intanvès .... er-ré en dès lahet, pé blesset unan-benac het-ba torrein è vambreu; er-re en dès collet ou reputation dré ur vecher scandalus, pé dré ur vince benac infam, èl en touyeresh, er blasfæm, el lubricité, en ivraignereah, etc.; er-re e ra profession publiq ag un Doctrin condannet dré en Ilis, etc. En Ilis e ordren ma vou bannet tair guèh é Pron en Overèn er-ré e hum hressantt de receu en Urheu sacret, eid avertissein er Fidelet de hedein Doue eit-t'ai, ha de zisclærieín mar hanauant ar ou houst un defaut henac ag er-ré hun nès merchet.

Er-re en dès ur henefice benac idan on dourn hac en dès drozd d'er presantein, e zou obliget idan

boén a bébet marvel, (é spécial mar dai quêstion ag nr Bersonage), d'er rein d'en hani er meritt muyan; de larat é, d'en hani e hanäuant guéllan er stad de rantein chervige d'en Ilis. En dnd-cé qnénd gober ou choæge, e zeli consultein en Eutru-Doué ha tud capabl d'on secour én nn affær a gonseqnance él honnéh. Ne zeliant qnet enta seèllet doh on Interèss, na bout dongnet eit on hærent drès er ré-ral, na chelenet er-ré e zehai d'on fedein pe de guenig tehai nn dra benac, eit ou ingagein d'ou choæge int pé on smist. Ne fantehai meit quemént-cé eit commettein nr *simoni*, pébani e gonsist e trafiqnein guet en treu santel. Eèllein e rer hum rantein cablns ag en torfæt infam-zé é tair fæçon : 1° A pe rér argant pé nn dra benac e tall argant, eid en doud nn dra spirituel; pé ma receuér pé argant pé ur chervige benac eit rein un dra spiritnel. 2° A pe hnm accordér guet nn aral de rein dehou nn dra spiritnel eid nn dra tamporel. 3° A pe rer nn dra spiritnel pé tamporel d'nn aral guet en intantion ma rei, él é pén-troq, un dra benac spiritnel pé tamporel, él mei rein presandeu pé rantein chervige d'un aral guet en intantion a dénnein guet-t'ou pé ur benefice, pe nn dra benac sacret.

Bout-çou hoah nr sort simoni e hanbnér *confidance*, hac e gonsist é rein nr benefice de nnan, é condition ma rei er rantt a nehon, pé lod ag er rantt d'nn aral; pé é condition ma rei er benefice memb d'uu aral é pèn ur certæn amzér.

Er-ré zou simoniaq én effæd, é gouéh idan un escommnnication réservet, e goll on benefice pé en droæd d'er presantein én amzér de zonnet. Mæs er-ré n'en dint simoniaq meid a intantion, ne gouéhsat

quet idan en escommunication, penans-benac ma péhant marvelemant, ha m'en dint obliget é cousciance de güittad nu heneflce.

A fæd en implé e zellér gobér a zanné en Ilis, guharal é reglait ou lod d'en Escob ha d'er Velean : ut lod e oai destinet eid er heurerion, hac ul lod aral eid antretenein en Ilis. Raccè en-n'emh e znu carguet ag er sort danné-zè, e zeli considerem a dost u'en dint quet reit tehai eit hihuein én ou æz, nac eid avantageiu ou hærènt, mæa eit chervige en Ilis, ha soulagein er henrerion hac en enevadet. Ne zeliant quet caigein en danné-zé guet er-ré e eèllant on doud a hend aral, guet enn ne zehai ou hærènt de hrofitteiu a heritage er heureurion. Guæd e vou condannet é Jugemand en Entru-Doné a gaus d'er goal implé a zanné eu Ilis. Quemént-cé e zeliehai laquad de greinein er-ré e hèritt de dud a Ilis. (En-n'emh e hum gavehai ambarrasset ar er poend-cé, e zeli consultein unan-benac abil hac aviset mat, ha tremèn dré er péh e larou dehou.)

## *Explicatton ag en Urheu.*

Goudé ma vai montet en Escob doh en Autær, ean e ra galhuein er-ré e zeli hout tousnret, peré e hum hresantt guet ur Surpeliss ar ou hréh hac ur oleuèn én ou dourn. Ean e droh ou bleau e croès, eit merchein dehai é teliant renoncein d'er héd ha d'é vanitéeu, ha quemér Doué hemb quin eit ou hèritage. Arlerh ean e usq dehai ou Surpeliss, eit discoein é mant deit de vout tud a Ilis, hac eit merchein dehai é teli hout quer caër nu hubé dirac Doné ha dirac en dud, él mei güen eu abid e usq dehai. Er olenèn e zougant en ou dourn, e varche

dehai é teliant bont disposet de hum sacrifiein eit gloér en Eutru-Doué, ha chervige en Ilis. Ordrénet-e d'en dud a Ilis dougnein perpet en Tonsur eit m'ou dou attàu chonge ne zeliant on dout nitra cummun guet en treu ag er béd, arlerh m'ou dès quemeret Doné hemb quin eit on fartage.

Arlerh en *Introït*, en Escob e ra galbnein er re e zeli recein en Urheu bihan, pérè e hum bresantt guet ur Surpeliss gusquet debai, hac ur oleuèn ên on dourn. En Escob e ra dehai albuéyeu en Ilis de douchein én ur plad; ou hondni e rér arlerh de donl dor en Ilis, e zigneorant hac e chairrant; hac anfin rein e rér dehai ur blob de sonnein, eit merchein dehai é mant carguet : 1° a chairrein doreu en Ilis hac a ou digneor ; 2° a viret n'antréou aharh na lonnet na nitra divodest; 3° a zerhel el lieinage, en Orlemanten hac en Autærieu prop hac honest; 4° a sonnein er bleher eid assamblein er Fidelet d'en Officeu ha d'en instructionen.

Eit rein en Urh a Lectour, en Escob e ra touchein el Livr ag er Scritur sacret d'er-ré er receu, eit merchein dehai é mant carguet a leine a voeh ihuel pé a gannein én Ilis el Leçonnieu tènnet ag en ancien Testamand, hac a expliquein er Hatechè d'er vugalè.

Eit rein en Urh a Exorcist, en Escob e bresantt d'er-ré er receu, el Livr Pedenneu e chervige én Ilis eit conjurein en diaul de guittad, eit merchein dehai é mant carguet a breparein er péb çou requis eid er Badienteu, eit gohér en deur bénignet, hac a assistein er Velean a pe vai qnèstion a gonjurein en diaul én or mod benac.

Eit rein en Urh a Acolyt, en Escob e bresantt d'er-ré er receu, un antnièr guet ur oleuèn, hac

arlerh en orçolieu e vai é terhel er guin hac en deur eid en Overèn, eit merchein dehai e mant carguet a alum er goleu én Ilis d'en Officeu, a breparein en tan hac en ançans, en denr hac er guin eid en Overèn, hac a seconr en Diacr hac er Soudiacr doh en Autær.

Quênd en *Abostol* en Escob e ra galhuein er-ré e hum bresantt eid er Sousdiaconat, pére e zeli bout gusquet guet un Aube hac un Amitt é quis ur frog ar ou discoai, guet er Manipul én ou dourn clei hac ur oleuèn én ou dourn dihen. En Escob ou avertiss ag en obligationeu e yant de guemér, hac é spécial ag er rô a uerhtæd e yant d'obér; hac arlerh m'ou dès groeit ur paz ér-raug eit discoein é hagréant er pèh e hrononce en Escob én ou hanhue, ean e ra galhuein er-ré e zeli receu en Urh a Ziacr hac en Urh a Velég. Nezé ind e stouy ol a blad durant ma vèr é laret Litanieu er Sænt, eit convіein en Ilis e zou én Nean, de hum joentein guet en hani zou ar en doar, eit goulèn guet Doué ma scuillou en tresor ag e bræceu é incannen er-ré e ya de receu en Urheu sacret.

Eit rein en Urh a Soudiacr, en Escob e bresantt d'er-ré er receu, er Halice guet er Blatinèn, eit merchein dehai é receuant er bouvoær de velæstrein en treu sacret, hac e teliant hum zerhel perpet por é presance en Eutru-Doué.

Arlerh ean e laqua en Amitt ar ou fèn é quis ur houif, eit merchein dehai è teliant bout marhue eid er béd ha gobér hrizél d'é vodeu ha vanitéen.

Ean e laqua chué er Manipul ar ou breh clei eit merchein dehai è teliant splannein partout dré ou æVreu mat.

Arlerh ean e laqua en Dalmatiq ar on discoai,

eit merchein dehai é rinquant laquad ou ol joué é haccomplissein Lezén Doné.

Anfin ean e hresant dehai ur Missel, eit rein d'antand e receuant er bouvoër de gannein en *Abostol* én Overèn, hac é teliant hum hligein é studial conzeu Doué, eit ma veint uu dé ér stad d'instrugein er Fidelet.

Qnênd rein en Urheu a Ziacr hac a Velég, en Escoh e oulèn gnet en Archidiacr ha guet er bohl hac ind e gav é ma dign er-rè e hum bresantt, a receu en Urheu-zé : rac en Ilis ne oulen d'hé chervige meit ind a vubé vat hac examplus, ha capabl de gondni er bohl én hènd mat.

Arlerh en Escoh e laqua é zourn diheu ar bèn er-rè e zeli receu en Urh a Ziacr, én ur oulèn eit-t'ai, dré vertu er Speret-Santel, ma veint creihne de resistein doh en diaul ha doh é dantationen.

Nelé ean e sàu er stòl a ziar ou bréh clei ar ou scoai, eit merchein dehai é receuant dre vériteu Jesus-Chrouist en nærh ou dès collet dre béhet Adam. Ean e laqua ehné en Dalmatiq ar ou discoai, eit rein dehai d'antand é teliant hum hoénicin d'avance é sauteleah ha de usquein ou inean guet peb sort vertuyeu.

Anfin ean e hresantt dehai el Livr ag en Aviél eit merchein é receuant er bouvoër de gannein en Aviél én Overèn, ha d'en expliqueln d'er bobl.

Quênd en Aviél en Escoh e ra galhuein er-rè e zeli receu en Urh a Veleg, ha goudé ma vènt ar-ranquet ar nu deulin, ean e ya guet er Velean e vai guet-t'ou, de laquad hemb sannein griq, é zeourn ar nu fèn, el pe vehai eit ou avertissein de hum hreparein de receu er græceu e reserv tehai er Speret-Santel.

Goudé m'en dès pedet eit-t'ai, ean e sàn er Stòl a ziar ou divrèh è crehèn ou goug, hac è hroès ar ou halon, eit merchein dehai è teliant laquad on ol joé ha studi de zoug guet conrage er yàu a Lezèn Doue. Nezè ead e laqua er Gasul ar ou discoai, én ur oulèn guet Doné ma cresqueint bamdè è carantè hac è santeleah. Mæs er Gasul e chom plægnet ar ou discoai heèd en achémand ag en Overèn ; hac el m'en dai er Gasul et mercho ag er houvoër e receu er Velean drè en Urheu, cèllein e rèr laret penaus en Escob ne ra hoah ueze dehai meid er houvoër d'offrein er Sacrifice ag en Overèn, hac è reserv heèd en achemand de reiu dehai er houvoër de bardonnein er péheden , a pe zisplæg er Gasul a ziar ou discoai.

Durand ma cannèr en Hymno *Veni Creator*, etc er Velean e stouy ar en deulin ital treid en Escob, péhaui guet en Oléau e ra ur Groès è pod ou deourn joentet, en ur gommance a hèn ou mèd diheu beèd pèn er bis youdeu ag en dourn clei, hac a hèn ou mèd clei heèd pèn er his youdeu ag en dourn diheu, eit consacrein oudeourn hac eit goulèn guet Doué ma véniguecu ha ma ronsacrou drè vertu er Speret-Santel, ol èr pèh e vénigucou hac e gonsacrou deourn er Velean.

Gondé m'ou dès golhet ou deourn, ean e bresantt dehai er Halico guet er guin, en deur hac er bara destinet eit laret en Overèn, eit merchein dehai è receuant er houvoër d'offrein er Sacrifice-zè eid er-re vihue hac eid er-ré varhue.

Arlerh en Aviel ol er-ré e receu en Urheu, e ya d'offrein ou goleuèn d'en Escob, péhani e represantt Jesus-Chrouist, eit discoein è fal dehai ma vou losquet ou halon, èl ur olenèn, guet ur

grèd berhuidant eit gloër en Eutru-Doué ha salvedigueah er Fidelet.

Arlerh quement-cé er Velean nebué e lar en Overèn guet en Escob hac e gonsacr guet-t'ou. Goudé er Gommunion ind e lar a voéh ihuel Symbol en Apostolet, eit gohèr profession solannel ag er Fé e zeliant perdég d'er bobl a berh Doué hac a berh en Ilis. Neze ind e hum bresantt ital treid en Escob, péhani e laqua e zeourn ar ou fèn, eit rein dehai er bouvoér de pardonnein er peheden : ha quenteh ean e zisplæg er Gasul a ziar ou discoai, eit merchein dehai en ou dès receuet en ol pouvoérieu ag en Urh a Velég. Aufin en Escob e guemér ou deourn joentet itré é zeu zourn-ean, hac e ra dehai promettein dehou respet, aboeissance ha fidelité.

Ol er-re e assist èr ceremoni ag en Urheu, e zeli pedein Doué de rein d'er-ré ou receu er græceu hac er vertuyeu e oulen en Escob aveit-t'ai.

---

### Articl VII.

## *Ag er Sacremand a Briedereah.*

Doué en dès instituet er Briedereah ag er hommancemand ag er hèd èr Baraouis terrestr, el ur hontrad ordinær eit padein beed marhue unan ag en eu barti : mæs quénd el Lezen nebué er Briedereah ne oai quet ur Sacremand. Er goh Lezèn a gaus d'ahurtemand er Juivet, e bermettai de zeu briéd dispartiein en eil dog eguile : mæs Jesus-Chrouist èn ul laquad er Briedereah de voud ur Sacremand, en dès ehué laqueit en treu èr mod ma hoèut a

gommance Hac eu dès dihuénnet doh er priedeu a chongeal a zimeein durant ma vai bihue ou farti, hac a hum separein é signr bout libr de zimeein d'un aral.

Er Briedereah e zou ur Sacremand instituet dre Jesus-Chrouist eit santefiein en aliance legitim itre un dén hac ur voès, hac eit rein dehai er græce de vihuein santelemand ér stad-cé, ha de zessàu ou bugale el Lezèn a Grechéneah.

Er Briedereah e zou ur Sacremand, de laret-e, ur merche sansibl: rac consantemand en eu bried hac er vénidiction e ra er Belég tehai, e gouéh ol idan er squénden: ha S. Paul en hanhue ur *Sacremant bras é Jesus-Chrouist hac én Ilis*. Hur Salver en dès ean instituet, revé en Tadeu santel, a pe assistas én un æreden é Cana. (Histoër en Testamand nehué, Figur XVI.)

Er græceu principal e ra er Sacremant-cé, e zou er fidelité, er peah hac en union itré en un briéd, dessàn ou bugalé é dougeance Doué, ha bum secour d'ober ou salvedigueah.

Laret-é ésantefi er Briedereah en *aliance legitim* itre un dén bac ur voès, eit rein d'autand é ma ret bout er stad a hræce Doué eid er receu, ha bout libr a bep sort ampéchemant. Bout-ç'ou puarzec ampechemand e hanhuér *torrus*, ha tri e hanhuer *dihuennus*. Pihue-benac e'vènnehai hum alieingnet un ampechamant torrus, e gollehai é hoèn hac e amzér, ha n'ell houd aliance er bet itré-d'ou hac é barti, beèd quen e von sàuet (mar dès moyand) en ampechemant-cé dre un dispance legitim. En ampechemanteu dihuennus ne virant quet en aliance a vout legitim: mæs ur pehet bras-é hum aliein guet unan-benac a nehai hemb en dout bet dispance.

Chetui lod ag eu ampechemanteu torrus. En-n'emb en devou dohér a oud er-ré-ral, e hum expliquou guet é Govezour.

Bout trompet a fæd en hani guet péhani en hum aliér. Par exampl, Pierr e zezir hum alieiu guet Mari : en trompein e rer en ur rein dehou Therès é leh Mari. En aliance guet Therès n'en tall de nitra. En ol e ouair chué penaus er Veneh, el Leanneset hac en dud ingaget én Urheu sacret n'eellant quet dimeein.

Bout quærent bëed er hemvet pazén a guærentage. Eit cavouët just er bazén ma vér quærent, réd-é clasq er peu ag er guærentage, ha contein quel liés a bazén él a rum tud ma vér peelleit doh er pèn cummun. Par exampl, deu vrær e zou ér guettan pazén : ou hugalé (quenderhui germæn) e zou én eil pazén : hugalé er guenderhui germæn e zou en dairvet pazén, hac ur rum peëlloh e form er bedairvet pazén. Ur uëb ma vai unan ag en eu barti ér hemvet pazén, n'en dés mui a ampechemand a guærentage itré-d'ai.

Boud aliet éu ur mod benac guet en hani e zezirér de hried. Bout-çou tri sort aliance. 1°. Unan e sáu ag er Briedereah legitim, dré hehani en den e za de voud aliet de ol quærent ha ligné é voès, hac er voès e za chué de voud aliet de ol quærent ha ligué he déu. Coutein e rer eu aliauce él er goærentage : quel liés a rum, quel liés a bazén.

2°. Eu eil sort aliauce e sáu ag er péhet lous : par exampl, un dén e gouchi ur verh pé ur voès, e za de voud aliet de ol hé hærent héed eu dairvet pazén a guærentage, ha n'eéll quet hemb dispance diméein de hanni e nehai. Er voès pe er verh couchiet e zou ér memb stad vis-a-vis de dud en hani en des hé houchiet.

3° En drivet sort aliance é sàu ag er Sacremand a Vadiènd. Rac-cé en hai e vade ur hroaidur, e za de voud aliet tehou ha d'é dad ha d'é vam Er-ré e zalh ur hroaidur ar er Fonce a Vadiénd, e za de voud aliet tehou ha d'é dad ha d'é vam · ha chetui perac n'en dai quet permettet d'un tad n'a d'ur vam badéein ou hroaidur, meit ha requis vehai. Boutçou hoah un espéce aliance péhani e sàu ag er promesseu a Briederah groeit é face en Ilis, itré en hani e hromètt ha tad ha mam ha herdér en hani de hehani é promett

En ol e ouair n'en dai quet permettet de hanni diméet hum aliein guet un aral durant ma vai hihue é harti ; na chongeal hum zizobér ag e harti eit quemér un aral. Pe zehai memb un dén de gouchi ur voès guet promess a hum aliein ou deu a pe vou marhue o voès pé he dén, en aliance e rehènt, n'en tallehai de nitra.

Garnagein en ur mod benac un dén pé ur voès de ziméein inemp d'on vat volanté El léh n'en des quet a gousantemant n'eell quet boud a aliance. Pe scrapein ur verh en drespet tehi pe d'hé znd, é sigur diméein dehi. Er-ré e ra pé e gonseill er sort treu zè, e zou escommuniet

Diméein é cuh inemp d'el Lezén. Ordrénet-é gobèr tri bann dré dri Sul pé Gouil e Pron en Overèn. Réd-é receu er Sacremand é presance puar test guet Person unan ag en eu barti e vènn hum aliein, pe guet ur Beleg en des a berh er Person pé a berh en Escob permission d'ou æredein.

Er Pah ha memb en Escobet en dès er houvoër d'accordein dispance a baud ag en ampechemanten-zé, a pé vai ræzonieu legitim d'hé goulèn. Rac en Ilis n'antand quet dispancein hemb ræzon. Che-

tui petra e lar er Honcil a Trante a zivond quemènt-ce : *Ne faut quet accordein hès dispance ag en ampechemanteu torrus; ha hoah red-é ma vou ræzonieu creihue.* .. Hum drompein a vras vehai enta credein n'en dès meit suplicin pé presantein argant eit bout dispancet, pé e heèllér boud en assurance dirac Doné guet un dispance attrapet dre ur guen pé dré un trompereah benac. Er-re e hum avis de oulèn dispance, e zeli ér raug sontéal erbad ou affærieu, eit n'ou devon nitra de hum demall goude.

En ampechemanteu dibuènnus e zou en dibuèn e ra en Ilis, a hum aliein guet certæn tud-çou, el mei en Hèritiquet bac er-ré escommuniet ; pé a æredein de certæn courceu zou, él mei a oudé er hettan Sul ag en Avènd beed en trenoz Goull er Rouéet, hac a oudé de Malarde beed en trenoz Sul Quasimodo.

Dibuennet-e ehué doh ne vern pibue en dès reit de unan promesseu a Briedereah e face en Ilis, a æredein d'un aral hemb en dout torret, revé el Lezèn, er promesseu groeit d'er hettan parti.

Dibuennet-é hoab doh er-re en dès groeit rò a uerbtæd, pé de chom hemb diméein, a æredein hemb ou devout bet dispance ag er promess ou des groeit de Zoue.

En ampechemanteu-zè, él m'hun nes deja remerquet, ne dorrant quet en aliance itré en eu barti : mæs ur péhet bras vehai hum ingagein él-cé inemp de Ourhæmen en Ilis, pé inemp d'ur promèss groeit de Zoué.

*Ag er choæge ag ur stad a vuhé.*

Doué n'en dès quet bul laqueit ér bèd-men eit

monet perpet d'hur chonge, nac eit quemér stad a vuhe revé hur fantasi El un Tad mat péhani e regl erhad e dieguezh, ean e regl ehué é péh stad é teliamb bout, hac e bonrvai græceu special de bep unan eit hum aquittein él ma faut ag en deværiou ag er stad de béhani en er galhue. Réd-e enta hum avisal erhad ha pedein eit gober ur choæge revé volanté Doue: rac er choæge-ce doh ma vai mat pe droug, e ra ordinæremant bonheur pé malheur mah-dén eid er vuhé hac eid en éternité.

Ne faut quet credein é vou én ur uéh na dihue é hananchait de héh stad e hoh galhuet guet Doue. ur blæ na deu n'en dint quet gubavé assés eit quement-ce. Consultet liés hou Covezour hac expliquet tehou hou tispositioneu. Disclæriet tehou reih ha splann er peh e lar deoh hou speret, hou calon, hou c'imur

Er vugalé ne zeliant jamæs laquad ou chonge ferm de hum ingagein en ur stad, hemb consantemant just ha ræzonnabl ér-ré de béré é teliant aboeissance. Mæs en tadeu ha mameu ne zeliant ehue jamæs contraignein ou bugale de guemér ur stad en drespét tehai. Abusein ag ou otorite vehai quement-ce. D'er sort-zé é heéllehér laret.

> Mam divergond, assolus Tad,
> E sigur hou ç'otorite;
> Hui e zou scuir hou pugalé,
> Mæs non pas er vestr ag ou stad:
> Ræzonabl-e hou cheleuet;
> Deoh-é rein avis mat tehai;
> Discoein er stad e jauge doh-t'ai:
> Conseillet, mæs ne forcet quet.

De bep-unan-é enta hum avisal erhad ha consi-

deroin pêh quer miserabl-ê unan en dês quemeret ur stad ne jauge quet doh-t'ou. Perpet é poen, guet hihannoh a hræceu : perpet idan er bêh, guet hi-hannoh a secour : perpet croêsieu ponnér, hemb courage d'ou doug : perpet obligationeu a bêrê en hum aqûitt en drespêt d'é galon, hac êl-cé hêêd er marhue! Tristæd ur vuhé ! Quemênt-cé e arri-hnou gueneoh mar hum ingaget hemb consultein Doué. Ma ne fal quet deoh bout trompet, consi-deret ne hoes quin affær d'oher ér hêd-men, meit hou salvedigueah. Mæs eit he gobér guet assurance, goulennet guet Doue sclærder eit hanauein é volan-te : hac eit ma vou cheleuet hou Pedén, renonciet d'en ol pênnadeu pêré hou touguehai de hêli hou fantasi, d'er garanté rai vras doh unan-henaz, ha d'en inclination fal, péré e onni er galon hac e zall er speret; d'en dougeance rai vras a hou tud, pê-hani e rehai deoh séntein doh-t'ai quêntoh eit doh Doué; d'en ol hoand ha dezir de zastum danne, de voud inouret ha consideret, péré ou laquehai mar-ce d'ancoehad hou salvedigueah.

Dihoallet drês peh tra a gommance dré en de-bauche hac el libertinage, él ma arrihue guet en darn-muyan. Ne vou guet é hêli lorbage, follcah, vanitéeu ha bobanceu er béd, é hanauehait volante Doué en hou quevir, hac en hani e gommance dre er pêhet ne ra quet liês fin vad. Ag er sort-zé é lar er Speret-Santel. *Ind em pedou, ha n'ou cheleuein quet: ind em hlasquou, ha nem havéint quet, rac n'ou dês quet prezet quemér reglemant mad er bet, ha dougeance Doué n'en dai quet bet én-ai...* Conduiet enta ur vuhé santel a vihan: hum aqûitted erhad a hou teværieu: tosteit liês d'er sacremanteu: groeit hamdé ur mortification benac, un ævr mat henac

eit meritein guet Doue er græce de hanàuein é volanté : hum recommandet d'er Uériès glorius Vari, d'hon ç'Æl-Gardien, d'hou Sant Patrom.... Laret liès él S. Paul : *Men Doué, petra e fal deoh ma rein mé eid accomplissein hou volanté santel?* Pé avel Samuël : *Conzet, men Doué, rac hou servitour e cheleu.* Pé avel er Profæt David. Men Doué, *discoeit teign en hènd e zelian quemér, hac ansaignet teign er routt doh péhani é telian derhel...* (El Livr Pedenneu e fonrniss deoh ur Bedèn eit goulèn er græce d'obér ur choæge mat.)

N'en dai quêstion meid a zeu stad : pé diméein, pé chom hemb diméein. Hum laqueit é balance itrè-d'ai hemb hout douguettoh de unan eit d'en aral. Examinet nezé de betra é hobligeant; péh dangérieu, péh diæzemant ha péh æzemant e zou é peh-hani, etc. Arlerh seèllet peré-é hou cuellan hac hou fallan dispositioneu hac inclinationeu; de betra é hoh mat ha de betra n'en doh quet, de betra en hum zouguet muyan reve Doué. Consideret anfin é péh stad é carheoh merbuel, ha péhani vou er guellan deoh é Jugemand en Eutru-Doué. Rac er marhue hac er Jugemand e zou deu væstr mat, hac e gondui d'en hènd sur er-rè e gar ou housultein hac ou cheleuet.

Goudé m'hou pou hum examinet él-cé istroh eid ur uéh, mar santet hou calon é piguein de chom hemb diméein, sontéet hoah hou tispositioneu, guet eon ne veheoh trompet. Deu sort tud e chom hemb diméein : lod e chom él-cé drè choæge hac esprèss : lod aral, rac n'en dai quet possibl dehai diméein pé a gaus d'ur hlinhuéd, pé a gaus d'un occasion benac aral. Ne von quet secour e vanquon d'er-rè-ze, mar carant hum boènein de bratiqueiu er vertuyeu e jauge doh ou stad.

Mæs er-rê e chom espress hemh diméein, e zeli examinein a dost pêh ræzon ou dès de choæge er stad-cê, ha penaus é ma ou chonge bihuein. Rac mar chomant êl-ce guet eun ag er boén, pé guet en dezir de voud attân libr de rein d'ou borv é oulên a fæd plijadurien hé divertissamanteu, n'en dai quet mad ou intantion; ou choægc n'en dai quet revé Doué : trompet int guet er goal-speret.

Mæs mar quemerant er stad-cé espréss eit bout liproh de chervige Doué, eit ne chongeint meid a bligein dehou hac a obér ou salvedigueah, ou intantion e zon mat ha santel, hac e gondui sarroh d'en heurustæd ag en éternité. Ne zelier quet neoah choæge er stad-cé én ur momant bérr a zevotion, pénnadus : réd-é consultein Doué hac ur Hovezour mat quênd er hemer, rac dangerus bras-é eid erre n'en dint quet galhuet dehou.

Arlerh m'hou pou hum aviset erhad, mar e hoès leh de gredein e hoh galhuet guet Doue eid er stad-ce, consideret peh quer hras-é hou ponheur; rac, é-me S. Paul, *en hant e zimê, e ra erhad : mæs en hant ne zimê quet, e ra hoah guel*. Renonciet a grenn d'er hed, hac hum daulet aquêrh de bratiquein en ol vertuyen : studiet dalh-mad el Livr ag er Hombat spirituel, pé en or ag er Vuhé devod dré S. Françæs a Sale : groeit brizel d'er hed ha d'e vodeu : en ur guir, renonciet deoh hou e'hunan, quemeret hou Croës, hac heliet Jesus Chrouist.

Mar santet hou calon e pignein de zimeein, consideret é ma en dispositioneu desordr guet pére en hum ingage en darn-muyan ér stad cé, e zou caus de baud ag er scandal ha malheurien é arrihue ér Grechénéah. Pihue e gredehai é huélet er péh e bass ér héd, e hes ur Sacremant de receu en de

ma timéer. Ne uelèr è mesq en dud youanq meit libertinage, boufonnereah, hantiss criminel: ne glener guet-t'ai meit hègaden lons, hourdeu sot, mèlodiage; conz a vragueriss, a zanne, a zivertissemant, a vanite... Mar dai él-ce en e hoès hihuet, distroeit dohoh hon ç'hunan, laqueit reihtæd én hou puhé ha consultet erhad quênd gobèr hou choæge.

Consideret é ma ponnérroh en obligationen ag er stad a Briedereah eit ne chonger er hed, hac é vou dehuehad teoh bout neze é tesquein pratiquein er vertuyeu necessær eit hum aquittein erhad a nehai. Examinet dres peh tra mar doh én disposition de zessaugnel hou famill eit ne ra en darn-muyan: rac n'en dès deja meit rai a fal Grechenion ér hed, ha gùel vehai deoh chom hemb dimécin, eit hum laquad él léh de gresquein er chagrin e ra d'en Ilis en tadeu ha mameu lache ha dissourci é tessau santelemant ou bugale.

Ur uéh m'hou pou banàuet hou vocation, taulet hou spi de hanànein er parti e zestin deoh en Eutru-Doué. Ne gonsultet quet hou c'inclination naturel; ne seellet quet quemènd doh en danne, na doh er vrahuite, na doh er vaillantiss, el doh er vertu hac er santeleah, ha pe vehai possibl deoh cavouet un Æl, ne glasquet quet guel. A-ze en e hoès dohèr arré a bedein hac a obèr peh sort ævreu mat eit meritein guet Doue er græce de hanauein en hani é compagnoneah péhani e fal dehou ma tehæt de hum santefiein.

É tretant antréein ér stad-cé, hum daulet de braiquein en ol vertuyeu: dihoallet mat doh er chongeu, dezirieu, conzeu hac actionen dishonest: ne hantet quet é cuh na hemb requis en hani guet pé-

hani é teliet hum aliein, pé hui e rei d'en diaul léh d'hou c'attaquein é peb mod. Ne chonget quet, él ma ra el lod vad, e ma permettet tout itré er-ré zou promettet en eil d'éguilé Er fal gredên-zé e zou caus ma rér paud a sacrilegeu ên un antréein ér stad a Briedereah.

En dé ma receuehait er Sacremant, cresquet hou Pedannen hac hou c'ævreu mat, eit ma vou eid-oh un dé a hræce hac a venidiction Permettet-é gobér ul leign honest guet er guæreut tostan ha guet en amiet : mæs dihuênnet-é, é sigur gobér fest, a rein d'er-ré-ral occasion d'offancein Doué. Caër e vou laret-é ma er mod gobér él-cé : modeu ha custumeu er bèd ne vireint quet en ivraigncreah, er horollen scandalus, en tabut hac en dissancion a vout pehedeu a béré en hum rantt cablus er-ré e ra occasion dehai drè ou digneoreu caër hac ou leignen saffarus Mar e hoès fest d'oher, couviet er henreion ha tud devod, peré hou secourou de dènnein ar n'ah benidiction en Eutru-Doue. Mæs ne veaib quet disquêntt assès cit quemér delé e sigur gobér chervad guet tud, pere en trenoz e rei goah a hanah. Ut lod vat guet eun *petra e vou laret a nehai* ma ne rant él er-ré-ral, e ra dispigneu mal a propos, a béré en hum santant durand ou buhé! Chetui petra e onnièr guet custumeu er bed.

*Devoer er Priêdeu en eil é quevir éguilé.*

Deu hried e zeli hum garein, hum respettein, hout fidel en eil d'éguile, hac hum gomportein e peb tra guet honestiss. Mæs él m'en dai expliquet en deværiou-zé él Livr ag er Vuhe devod, Chapistr XXXVII, Parti III, ne larchemb amen meid ur guir pé deu ar heb hani a nehai.

1° Deu hriêd e zeli hum gareiu. Doue en dès eit tehai er Ourhæmen-zé dré guênen en Apostol S. Paul. Rac-cé er garanté-ze e zeli hout revé Doue, ha non pas eit hum goutautein en eil guet éguilé el lonnet hrutal. Eit reglein erhad ou harante, considereênt er garante en dès Jesus-Chrouist eid en Ilis, hac en dès en Ilis eit Jesus-Chrouist.

2° Deu hriêd e zeli hum respettein, eit ma teint en eil de suportein defauteu éguile, eit ne vou hanni caus d'en aral d'offancein Doué; eit ma hum vireint, èl ma lar S. Paul, doh peh sort infamité, ha ma hum gomporteint guet honestiss ha santeleah, ha uon pas guet un inclination desordr.

3° Deu hriêd e zeli bout fidel en eil d'eguile, hemh jamæs hum guittad dré fantasi, coler pé pénnad. Er fal deicheu e cèllant ou dout, n'en dai quet ur ræzon dehai de hum separein. *Hui moès*, émé S. Paul, *penaus é houzoh-hui ne gonvertissehait quet hou priêd*, mar laquet poén de hum oher revé Doué doh e imur? *Ha hui pried, penaus é houzoh-hui ne gonvertissehait quet hou moès*, mar caret hum gomportein erhad én hé hevir? Ur voès ne zeli gohér na rein ag en tiegueah nitra a gonsequance inemp de gousantemant just ha ræzouahl hé friêd. Hi e zeli sêntein doh-t'ou ol er péh n'en dai quet inemp de volanté Doué, hac er honsiderein èl he mæstr. *Reênt en eil d'éguilé*, e lar hoah S. Paul, *er péh zou delet : meit hac ind e gousantehai hum bassein eid un amzêr eit bout liproh de bedein Doué.*

4° Deu hriêd e zeli hum gomportein é peh tra guet honestiss. Mar dai ordrênet tehai houd itré-d'ai *inourabl hac honest*, terriplæd é *vou condannet guet Doué* er-ré e vou malheurus assès *eit hum laus-*

*quein guet un aral*. Dihoalleênt ne zehai en eun ag ou dout rai a vngalé pé a gonceuein rai hront dre er mèh diræzonahl ag en dud, d'on zurel é péhedeu (hanhuet ér Scritur *abominabl dirac Dou*[e]), pere en des taulet Onan hac hilleih aral en ihuern. A guement-cé é ma hoah cahlus paud a dud miserabl, pere e fal dehai derbel doh ou fallante hemb coll ou inour. Lahein e zou sur ur péhet horrihl, ha neoah miret a gonceuein ha laheiu e zou er memb tra, é-me S. Augustin. (er rest e zou expliquet él Livr ag er Vuhe devod, Chapistr XXXVIII, Parti III.)

Deværieu en tadeu ha mameu é quevir ou hugale e zou expliquet ér bedairved a Ourhæmeneu Doué.

## *Devœrieu en Intannion hac en Intanveset.*

A pe za er marhue de zisparti deu hriêd, ou harante mar dai sincêr ha revè Doué, ne zeli quet achihue guet er vuhê. Rac-cé er parti e chom arlerh en aral, e zeli, é leh hum abandonnein d'un tristé divusul, pedein ha gohér peb sort œvreu mad eit repos inean en hani tremênet. Mar dai requis gobér un invantoér, él ma arrihue a pe vai minonret ha ma chonger a hum avance hoah ér bèd, ne faut quet distroein na souffrein ma vou distroeit nitra ag eu tieguead, é sigur miret doh rai a frayeu. Quement-cé zou cans ma rér gueu doh pand a vugalé hac a hériterion Me lar hoah ur uéh d'er-ré zou carguet a zanné minouret, e mant obliget idan boén ag ou digoll, de laquad en danné-zé de brofittein revè Doué.

En intannion hac en intanveset pêré e zezir pra-

tiquein er vertuyeu e jauge doh ou stad, e zeli leine guet sourci en instruction e ru debai S. Françes a Sale ér Chapistr XXXIX, Parti III ag er Vuhé devod.

## CHAPISTR VI.

*Goulênnet hac é vou reit teoh.*

Er Bedén e zou ur sàu a hur speret hac a hur halon tremn Doue, eid en adorein, er mélein, en trugairicad, hum offrein dehou ha goulên guet-t'ou hun doberieu. Rac-ce adorein Doué, er mélein, en trugairicad, goulên guet-t'ou un dra benac, hum offrein dehou e zou quet liès a fæçon de bedein.

Eellein e rér pedein pe a galon hemb quin, pé a galon hac a vêg. Eélleiu e rér pedein é particulier pe é publiq. Er bedén a galon hemb quin, e zou hanbuet Oræson mantal : er beden a vêg e zou hanhuet Oræson vocal. Mæs honnên n'en dai agréahl de Zoue meid é quemênd ma vai er galon de unan guet er bêg a pe hum adresser doh Doue. Er bedén particulièr e zou en hani e ra peb-unan a costé : hac er bedén publiq e zou en hani e ra er Fidelet assemblet é Hanhue en Eutru-Doue. En eil hac éguilé e zou agreabl de Zoué, mar dint groeit él ma faut; mæs er bedén publiq en dès neoah mui a nærh hac a veritt, rac m'en dai groeit é Hanhue en Ilis, ha rac m'en dès Jesus-Chrouist grateit en hum gavou perpet él lèb ma vou deu pe tri assamblet én é Hanhue.

Requis-é absolumant pedein. Rac dobér huu nès a baud a dreu : hac a hanamb huu hunan n'en

domb capabl de nitra eit hur salvedigueah. Ne ouhemb quet hur hont *pas memb ur chonge mat*, é-mé S. Paul : *mæs ol er pèh e eèllamb, e za demb a Zoué.* Rac-cé é larai er Roué santel David : *Eidon-mé me zou peur ha miserabl, men Doué secouret mé.* Doué e ra sur mar a bræce hemb n'on goulènnér; mæs bout-çou hilleih n'en dint reit meit d'er-ré ou goulen, èl mei, revé S Augustin, er græce a herseverance. Goulènnamb er græce-zé drès er-ré-ral. *Ne hoès quet receuet*, é-mé S. Jaq, *rac ne hoès quet goulènnet, pé rac ne hoès quet goulennet el ma faut.* Er beden e zou er moyand d'hur boud er græcen hemb péré ne rebemb quet hur salvedigueah. Réd-e enta pedein.

Jesus Chrouist en dès ehue ordrénet temb pedein. *Red-é*, é-m'ean, *perpet pedein hemb scuèhem.* Ean en dès reit temb hoah en exampl a guement-ce, a pe hum dènnai ar lein er Manné, ha *ma passai en noz è pedein.*

Réd-é pedein é spécial : 1° De vitin a pe sànér ha de noz a pe yér de gonsqnet. hac er-ré ne brezant quet pedein ahoël d'er honrceu-zé, e vihue el tud hemb Fé, hemb Lezèn ha hemb Religion. En dud n'ou dès quet sourci a obér d'er-ré zou idan ou berh, laret ou fedenneu de noz ha de vitin, e vanq de unan og en deværien principal a Grecheneah.

2° A pe gommancér un dra vras henac eit gloër en Entru-Doué, pé ma hum gav ur biæz henac én hend a hur salvedigueah; èl pe vémb tantet én ur mod henac. Doué ne refus jamæs e assistance d'er-ré he goulen, ha *ne bermettou quet ma vehemb tantet mui eit n'eellamb* feahein. *Dihoallet ha pedet guet eun ne gouchehèoh én tantation*, é-mé hur Salvér.

3° A pe dostér d'er Sacremanteu, pé ma fal demb hur bout contrition a hur pébedeu. Rac n'hur bou quet er gontrition-zé a hanamb hun bunan; ha ni e zeli hé goulén guet Doué a greis hur halon.

4° A pe vér clau, pé én un danger benac, pé én ur misér bras benac, él mei ur goal vlæd, ur brizél, ur guérteri, ur vocén.... *Pedet mé én hou c'affliction, ha m'hou telivrou.* A pe ouiamb é vai hun Nessan én danger a hum goll hac a hum zaunein. *Pedet en eil eid éguilé, eit ma vehait salvet*, é-mé S. Jâq.

Penaus-benac m'en dai eu Ilisien el léhieu destinet eit pedein, n'en dai quet ret bout attàu én-ai, nac attàu ar en eulin eit gobér ur beden vat. Doué e zou partout : eéllein e rer ebué partout hum adressein doh-t'ou. Petra e vir doh peb-unan é creis er sorh ag en affærieu har en tracass ag el labour, a sehuel lies é speret bac é galon trema Doué ; a zezireiu perpet plijein dehou, ha peéllad a eu offanceiu ; a offreiu dehou é boénieu, é chongen, é gouzeu hac é œvreu? Mar e hoés er malheur d'ohér ur péhet benac, goulennet quentéh pardon guet contrition ha confiance : quemeret er resolution de govessad prestan ma heéllehait : clasquet perpet gobér volanté Doue, hac él ce hui e bedou perpet. Eu hani ne cess quet a ohér erhad, ne cess quet a bedein, é-mé S. Basil. Rac-ce é vénnai S. Paul m'eu devezai eu ol dud pedet partout.

Réd-é hoah trugairicad Doué quénd ha goudé er préd, ha laret ol assambl er pedenneu de noz ha de vitin, mar dai possibl. En amzer e laqüér ol assambl de bedein Doue, ne vérra quet ex déuéh : ur bedén groeit el-cé, e tall mui eid el labour. *M'et*

*lar deoh*, é-mé hur Salver, *mar hum accord deu ar en doar* de hedein, *na vern petra e oulénneint*, *ind er receuou guet me Zad péhani zou én Nean*.

Mæs *quénd er bedén, disposet hou c'mean*, é-mé er Speret-Santel; de laret-é, groeit un Act a gontrition a hou pebeden; hum laqueit é presance Doué, doh péhani é het de gonz; groeit un istim bras ag er péh e yet de oulęn guet-t'ou eid é hloér hac hou salvediguéah.

Bout-çou deu sort preparation d'er hedèn : er guettan e gonsist en ur vnhe vat ha santel, én ur zihoal a zisplige de Zoue dre chonge, na dre gonz, na dre zezir pé action. En eil e gonsist é terbel er chonge hac é hinteressein er galon guet er péh e yer de laret, hac é houlèn secour hac assistance er Speret-Santel. (Hui e gavou quement-cé expliquet ér hommancemand ag er Honsiderationeu santel, pe én eil Parti ag er Vuhé devod.)

Réd-é pedein é Hanhue Jesus-Chrouist, guet purtæd a intantion, guet attantion, guet humilité, guet fé ha confiance, guet tuemzér ha perseverance.

1° Réd-é pedein é Hanhue Jesus-Chrouist; de laret-é, én union guet é veriteu. Rac n'eellamb bout salvet meid é Hanhue Jesus-Chrouist. Rac-ce é hachihue en Ilis el lod-mnyan a hé Oræsoneu dré er honzeu-men : *Per Dominum nostrum Jesum-Christum*, etc. Dre Jesus-Chrouist hur Salvér, etc. Mæs ne bedamb é Hanhue Jesus-Chrouist, meid é quemênd ma houlènnamb treu agreabl de Zoué. Rac-cé, revé S. Augustin, er-rè e oulèn guet Doué tren e zisplige dehou, ne bedant quet dré Jesus-Chrouist, hac e prononcehènt-ind é Hanhue mil guéh durand ou feden.

2° Red-é pedein guet purtæd a intantion; de

laret-é ne faut goulèn meid er péh e eèll bout profitabl demb eit gloër en Eutru-Doue hac eit hur salvedigueah ; él mei, ma vou hanàuet, caret ha cherviget guet en ol ; ma tougnehemb er victoër ar hur goal inclinationeu ; ma pratiquehemb er vertuyeu e vanq demb ... Ne zeliamb goulèn en treu tamporel meid é quemènd ma heellant chervigo temb eid arrihue ér gloer eternel. Rac-cè goulen vaillantiss, yéhæd eit hum daillein ér béd ; goulèn inourieu ha danné eit gobér chervad, etc., e vehai goulen treu ne veint quet accordet temb. Doué hur har rai eit ma rehai demb treu e chervigehai demb d'en offancein. Hilleih e béd ehnè hemb profitt er bet, rac ne ouiant na ne chongeant quet petra e oulènnant.

3° Red-é pedein guet attantion; de laret-é, ne zeliamb chongeal meid é Doue hac ér peh e oulènnamb guet-t'ou, guet eun ne gouéhehai ar-n'amb er rebræche a rai hur Salvér guharal d'er Juivet : *Er bobl-zè em inour a vèg; mæs ou halon e zou peèl doheign.* Diæz-e sur hont peel è pedein hemb ne ya en isprit de valé : mæs mar dai en drespèt teoh é ha hou chongo el leh aral, n'en dés quet a béhet. Mar dai dre hou coal, hui e ra faute : mar dai durand ur heden, de béhani é hoh obliget, èl d'en Overèn, pe d'ur henigèn ; e ma brassoh er pehet. *A pe bedet*, e-me hur Salvèr, *hum dènnet én hou cambr ha chairret en or;* de laret-é en or a hou calon, é-me S. Augustin, eit ne zei nitra de zistroein hou speret ag er bedèu. Pedet bèrroh; pedet liessoh : mæs pedet erhad peb guèh. É quemènt tra e rehait, deziret pligein de Zoué, ha hui e bedou hemh arsàu, èl ma onlèn Jesus-Chronist.

4° Red-é pedein guet humilite; de laret-é, ha-

nanein dirac Doué é homb ignorant, peur, clan, miserabl, nuah, ha ne veritamb meid é golèr. Él-cé é pedai David, Mari-Magdelén, el Lair mat doh er Groès. En disposition-ze e vanq perpet d'er-re e chom ag ou vat volanté ér stad a béhet ha ne brezant quet hum boeniein de hum dènna nehou. Ou fedènneu e zou faus hac hypocrit, ha falein e ra dehai gohér goab a Zoue a pe hum adressant doh-t'ou guet un disposition e ouiant aur e zisplige dehou.

5° Réd-e pedein guet fé ha confiance; de laret-é, réd-é credein é ma Doué puissant ha mad eit hur secour, hac en en dés volanté de rein demb er peh é oulénnamb, meit ma oulènnehemb erhad, ha ne oulénnehemb meid er peh e zoug d'é bloër ha d'hur salvedigneah. Jesus Chronist en dès ean laret : *Ol er peh e oulènnehait guet fé èn hou pedèn, e vou accordet teoh.* Mæs él n'eéllamb quet a hanamb hun hunan meritein é-hræceu guet Doué, laquamb hun ol confiance é meriteu hur Salvér carantéus, pehani en dès laret : *Mar goulennet un dra bènac guet me Zad em Hankue, ean er reih deoh.*

6° Red-é pedein guet tuemzér ha devotion; de laret-é, guet un disposition a garante doh Doué, ha guet un dezir sincer d'obér un imple mad ag é zonæzoneu. Ne ret quet pand a stad ag er peh e oulènnet, na calz a gas a hræceu Doue, mar ou goulénnet guet lisidantæd, guet ur galon yein, ha marce staguet doh er péhet. D'er-ré digas ha paressus é lar en Eutru Doué : *Prest-on d'hou turel a mem bég, rac n'en doh na tuem na yein.*

7° Aufin red-é pedein guet perseverance; de laret-é, derhel mat de bedein beèd queue vehemb cheleuet. Doue eid aprouvein hur Fé hac hur honfiance, ne ra quet demb attau hur goulen ag er ueh quet-

tan. Ean e vonrr boud importnnet dré hur pedennen, bac e vènn *ma houlènnehemh liés*; *ma clasquehemb*, *ma scoehemb ar en or*; ha ma n'accordet quet demb er peh e oulennamb, rac ma huél ne vehai quet profittabl eid-omb, ean e ra demb un dra benac guél abréd pé dehuehad, mar dalhamb mat de oulèn é-tré ma vou é volanté.

Bout-çou treu e zeliamb goulèn gnet Doué absolumant, ha ré-ral ne zeliamb goulèn meid idan condition. En treu e zelier goulèn absolumand e zou er vube eternel hac en ol moyandeu eid arribue en-hi. Par exampl, er remission ag er pehedeu, er vertuyeu, er græce de hanauein ha d'accomplissein Gourhæmeneu Doué ha ré en Ilα, hac en deværien a hur stad, etc. Doué ne refus jamæs en treu-zé d'er-ré ou goulèn él ma faut.

En treu ne zelièr goulèn meid idan condition, e zou er-ré e cèll hur secour de hum santefiein ha de onnid en Nean, mæs n'en dint quet er moyand necessær eid arribue inon; èl mei er madeu temporel, er yèhæd, en avantageu a gorv hac a speret, etc. Ne zeliamb dezirein na goulèn er-re zé meid idan condition ma vehènt profitabl eit hur salvedigueah. Ni e zeli memb pedein Doué d'on refus temb, mar guél e tehemb d'abus a nehai eid en offancein.

Deliet-é chué pedein er Ueriès, en Ælet hac er Sænt; mæs non pas ér memb façon ma pedamb Doué. Rac ni e bed Doué él er vamèn ag en ol madeu de rein demb en treu a béré en hun nès dobér; mæs ni e bed ar Ueriès, en Ælet hac er Sænt él hun Avocadet hac Amiet en Eutren-Doué de bresantein dehou hun doberieu, ha de oulen gnenemb hac aveid-omb é Hanhue Jesus-Chrouist er græcen ha secourieu a béré en hun nès dobér. (Hni e ga-

vou quemènt-cé expliquet hirroh en achemant ag en eil Parti ag er Vuhe

---

## Article I.

### *Ag er Beden particuliér,*

*(N'en dai quet requis hum abue d'expliquein amen er péh e gavér e Livreu aral: rac-cé a fæd en Oræson mantal, consultet er Chapistr XLIII ag er Hombat spirituel. A fæd er Meditation, leinet en eil Parti ag er Vuhe devod, pe er hommancemant ag er Honsiderationeu santel. Un dra sur-e n'en des hanni n en dai capabl d'ober méditation mar car hum implein erhad. N'en dai quéstion eit quement-ce meid a ober reflexioneu soan ag ur urionné benac ag er Religion, pé ar un instruction benac e gleuer, ha quemér ur ferm resolution de reglein erhad er vuhé en occasioneu mat pé droug e hum bresantt. Er Speret Santel e ra d'antand é ma er bihan a gas e ra en dud a vaguein ou inean guet er gurionnéeu sacret, e zou caus m'en dai golet en doar a fallante.)*

En Oræson vocal e zou en hani e rér a galon hac a vég. Me lar *a galon hac a vég;* rac ma n'en dai er galon de unan guet er bêg eit pedeiu, er bedèn n bi devou quet er seib condition hun nes merchet ihuelloh, bac èl-cé ne vou quet agreabl de Zoué. A-ze en hum dromp ul lod vat peré e chonge guet-t'ai ou dout groeit treu erhoalh a p'ou dès laret pedenneu eaër e gavant é Livreu, pé ou des désquet a vihan; a p'ou dès prononcet a vêg Acteu a Fé, a Garanté, a Gontrition, a Drugaire.... pé m'ou dès laret ur sted pedenneu hemb gond guhavé petra e larant. Eit ne gouéhebait quet éu abusance-zé,

groeit ma vou hou calon de unan guet hou pég a pe bedet; diazéet én hou c'inean er santimanteu exprimet èr pedenneu pe én Acteu e brononcet a vêg, ha goulennet guet Doué er græce ma veint hou c'éré hui quer clous el ré en hani en des int composet. Ne vern hac ean e vou hir pé bèrr hou pedèn, credet ferm ne vou agreabl de Zoué meid é quemènt m'hé groehait guet fé, humilité, tuemzér ha devotion. Er beden n'en dai jamæs rai hir a pe gonz er galon: mæs er bedèu vèrran e zou perpet rai hir, a pe ne gonz quet er galon. Pedet muyan ma hellehait én ul langage e antandet, ha ne vou quet diæz teoh laquad hou speret hac hou calon de unan guet hou tivès.

Er bedèn excellantan e ouhèmb gober de Zoué, e zou er *Pater noster*..... (Hun Tad pèhani zou én Nean)..... Rac hur Salver en des hi composet ha comprènet én-hi é berr guirieu ol er peh e zeliamb goulèn guet Doué eid é bloér hac hur salvedigueah. Commance e ra dre ur berr preparation, arlerh péhani é ta seih goulen, a béré en tair quettan e hum zoug a bèn-caér de Zoué, hac er pedair aral a seèll hun dobérieu.

*Chetui er preparation :*

Hun Tad pèhani zou én Nean.

*Chetui er seih goulen :*

1. Hou ç'Hanhue re-vou santefiat.
2. Hou Ranteleah degasset temb.
3. Hou volanté re-vou groeit ar en doar avèl én Nean.
4. Reit temb hinihue hur bara pamdièq.
5. Pardonnet temb hun offanceu èl ma pardonnamb d'er-ré en dès hun offancet.
6. N'hun dalausquet quet én tantation.

17*

7. Mæs delivret ni ag en droug.
El-cé revou groeit.

Obliget omb de laret er bedèn-zé bamdé, rac m'en dai ur remæd doh hur pébedeu pamdiéq, é-me S. Augustin. Mæs ul lod vad e béri-sebai doh bé laret pe ouiehènt erhad petra e larant.

## *Explication ag er* Pater.

Doué e vénn m'er galhuebemb *hun Tad*, eit degass chonge temb en en des hur bronéet ha quemeret eid é vugale', eit hun doug d'er pedein guet mui a gonfiance, ha de, zihoal guet mui a sourci a zisplige tebou. Pebeh outrage e ramb-ni debon doh er galhuein bamde *hun Tad*, mar torramb é Ourbæmeneu; mar hoarhamb a pe uelamb pé ma cleuamb en offancein! Men é ma er broaidur dessàuet mat bac e hoarhebai pe vebai outraget é dad en é bresance?

Doue e vènn ma larehemb *hun Tad*, ha non pas *me Zad;* eit degass chonge temb é homb ol berdér é Jésus-Chrouist, ha mambreu d'ur memb corv, pehani zou en Ilis, bac e teliamb ol pedein en eil aveid eguile, ha memb eit hun enemiset, a p'en dint e vugale quer elous el omb.

Ni e lar *pèhani zou èn Nean:* rac penaus-benac m'en dé Doue partout, en Nean é ra neoah splannein é hloer en ur fæçon special, bac en Nean e zou hur guir bro é pehani e teli boud en ol dezirieu a hur halon. Penaus é beellamb-ni arlerb quemènt-cé bout quer staguet doh en treu tamporel?

*Quetan goulen.* Hou ç'Hanhue re-vou santefiet.

Dré er guirieu-zé ni e oulèn ma vou banàuet bac inouret Hanhue en Eutrn-Doué guet en ol dud

ha guenemb-ui é particuliér. ha ma vou cherviget ar eu doar él m'en dai éu Nean. Rac-cè ni e oulèn guet Doue ma tei er Bayannet hac en Héritiqnet de banàuein er urionné ha de hum gonvertissein : ma tei er béberiou d'obér ur hénigèn sincèr ha de bratiquein er vertuyeu ; ma tiscoei en ol Grechénion, ha ni é particulier, dré hur honzeu ha dré hun ævreu é homb bugale de Zoue, ha ma bavancehemb muyoh-mui é parfæition beèd er fin a hur buhé.

Er oulèn-zé quer clous él er-ré-ral, e zou diazèet ar er gúir garanté. Rac en-n'emh e gar Doué, e zezir ma vou banàuet, cherviget hac inouret. En-n'emh e hum gar él mei delet, e zezir hanàuein, chervigeia hac inourein en Eutru-Doué : bac en-n'emb e gar é Nessan él d'on é hunan, e zezir ma tei eu ol de banaueiu, de chervigein ha d'inourein en Eutru-Doué. Mæs er-re zou teichet de sacrein ha de douyet, pé e gondui ur fal vuhé hemh gohèr cas a hum gorrigein, er-ré-zé e bronoce ou hondannation quel lies gùéh ma larant de Zoué, *hou g'Hanhue re-vou santefiet.* Bac ou halou e zislar er péh e brononcè ou zead. Ind e lar é tezirant ma von sautefiet hac inouret Hanhua en Eutru-Doué : perac é mant ind enta er-ré quettan doh er profanein ha doh eu disinourein ? Rac-cè eit ma von aincèr hou conzeu, hum impleet dré ur vuhé santel hac a scuir vat de santefiein Hanhue en Eutru-Doué, ha de zong er-ré-ral d'er santefiein.

*Eil goulèn.* Hou Ranteleah degasset temb.

Dré er honzen-zé ni e oulèn guet Doué ma triomfion éu-n'amb dre é bræce, ha ma rei demb triomflein guet-t'on én é bloèr duraud en éternité. Rac-cé

ni e oulèn ma tei en ol dud de hanàuein Doue él er Mæstr souveræn dres qnemènt tra zon, ha ma laqueint ou ol joé é haboeissein dehou : ma rei d'en dud just er græce a berseverance, ha d'ou enemiset er græce de bum gonvertissein : ma vou streàuet en Ilis partout dre er béd, ha ma renonciou en ol d'en diaul ha d'é ævreu. Mæs er beherion aburtet e brononce ou hondaunation dré er honzeu-zé, rac ind e lar de Zoue a vèg, *triomflet én-n'amb dré hou eræce*, hac e lar a galon d'en diaol, *hui-é hur Roué; ne sentamb ha ne fal demb sèntein meit dohoh.*

Goudé m'hun nès goulennet guet Doue ma vou santefiet é Hanbue, ni er ped de zegass temb é Ranteleab ; rac ne ouhemb quet santefiein erhad Hanbue en Eutru-Doue dré hur bubé, ma ne za Jesus-Chrouist de driomflein én hur halon dre é hræce.

*Tairvet goulèn.* Hou volanté re-vou groeit ar en doar avèl én Nean.

Dré er honzeu-zé ni e onlèn guet Doué er græce de hanàuein é volanté, de souplein idan d'hi, ha d'he accomplissein ar en doar el m'he accompliss en Ælet hac er Sænt ér Baraouis.

Volanté Doué e zou ma resistehemb doh hur goal deicheu, ha ma laquehemb poén d'ou feabein : ma tihoallehemb doh peh sort pehedeu, ha ma rehemb pénigèn ag er-ré hun nès commettet, ma pratiquehemb en ol vertuyeu, ha ma tehemb dré hur pedenneu hac exampleu mat de zoug er-ré-ral d'ou fratiquein . ma quemerehemb er stad a vuhé en des merchet de bep-unan, ha ma vehemb fidel de hum aquittein erhad a hun deværieu beèd er marbue : anfin ma réceuehemb guet trugairé ha resignation

d'é hrovidance ol er féh e arrihue guenemb ag é berh pè dre é bermission, hac e hanhuér ér bed *chanche, accidandeu, malheureu*.... Volanté Doue e zou ma quemerehemb en treu ze é grad pé él punitioneu a hur pehedeu, pe el móyandeu d'avance e santeleah. Rac-cé mar jaugeant guet hun inclination, ni o zeli en trugarécad, hac er pedein d'ou lamein guenemb quéntoh eit ma hum chervigehemb a nehai eid en offancein : ha mar dint contrel d'hun inclination, él mei er holleu, er hlinhuedeu, en affictioneu.... ni e zeli goulén guet-t'ou er græce d'obér un implé mad a nehai, ha ma chervigeint d'hun distaguein doh er bed ha de laquad hun ol ehonge guet en treu ag en Nean.

Doue e vénn ma larehemb tehou bamdé, *hou volanté re-vou groeit*, eit ma santehemb guel hun inclination dalhabl d'en droug, ha ma hanauehemb n'ellamb, hemb é secour, nac aboeissein dehou na gober nitra e blige tehou. Mæs ne veemb quet effrontet assès eit laret tehon, *hou volanté re-vou groeit*, ma ne fal demb séntein meit doh hur fantasi ha doh modeu er béd. Pebeh anquin eid un Tad guélet o vugalé é houlén a vég ma von groeit é volanté, hac é chom a vat volante én disposition dalhabl de zisplige tehou! El-cé e ra neoah en darnmuyan ag er Grechénion.

Goude m'hun nès pedet Doué de zegass temb e Ranteleah cit ma beellehemb santeliein e Hanhue, ni e oulén gnet-t'ou er græce d'obér é volanté : rac Jesus-Chrouist ne driomflou én-n'amb dré é hræce ha n'hul laquei de driomflein guet-t'ou én é hloer, meid é quement ma rehemb é volanté ar en doar.

*Pedairvet goulèn :* Reit temb hinihue hur bara pamdiéq.

Dré er honzeu-zè ni e oulèn guet Doné er péh çou necessær demb peb dé eit dohérien er horv ha ré en inean. Jesus-Chrouist en dès comprénet en dohérien-zé idan er guir *bara*, éit rein demb d'antand ne zeliamb dezirein na goulen nitra istroh eit hun necessær. Ean en dès vèunet m'hur bezai laret reit temb *hinihue*, eit m'hur bezai comprèuet ne zeliamb quet hum sourciein petra e vou arhoah, hac é vehemb obliget de oulèn hun dohérien arhoah just el hinihue. A pe laramb *hur bara*, ùi e ra d'antand é fal demb hum boénicin, revé Doné, eid er gounid, hac é ma obliget er-ré pihuiq quer clous él er-ré peur, de oulen guet Doné hamdé ou dobérieu corporel ha spirituel, hac é teliant hanàneiu é ma d'é brovidance hemb quin en ou dès obligation ag er péh ou dés mui eid er-ré-ral. Jesus-Chrouist ne zihuéu quet neoah a armerh un dra benac eid eu amzér de zonnet; mæs eau e zihuéu a obér quemènt cé guet uéhance ha gnet ur sourci rai hærrus, péhani zon perpet caus ma hancoehér en Eutru-Doué ha ma laquér ol er chonge gnet en treu ag er béd.

Er bara pamdiéq e zeliamb gonlèu guet Doné eid er horv, e zou hur bihuance necessær, gusquemiant ha logeriss. Mæs én ur oulèn quemènt-cé ne zeliamb quet aucoehad en hun nès ean pedet ér raug d'obèr é volanté, hac él-cé e vehemb contant hac é tehai dehou refus temh er péb e oulènnamb. Doné e hermett guhavé ma vanq d'é serviteriou en doberieu necessærrau eid er horv, eid aprouvein ou Fé, eit ou distag doh er béd, ha rein dehai er moyand de bratiqueiu er batiantæt, ha d'obér ag er

vuhé-men pénigèn ag ou fébedeu. Ag un Tad carantéus ne zeliér jamæs hum glèni.

Er hara pamdiéq e zeliamb goulén eit hun inean, e zou : 1° Ma vehemb gredus de chelenet conzen Doué ha de sèntein doh é Ourbæmenen. 2° Ma vehemb sourcius de brofittein a bræceu Jesus-Chrouist ha de bratiquein er vertuyen. 3° Ma vehemb dign de receu er Sacremand ag en Antær quel liès èl ma rai er Grechénion guharal. Er poénien hac en afflictioneu ag er vuhé, e zou ebué bara pamdiéq hun inean; rac ind e chervige de zistag hur halon doh er béd, ha d'bé Insquein trema bé Hrouéour; rac ma pourvæant temb moyanden excellant de bratiquein er vertuyeu ... En effæd, diæz-é d'un dén pratiquein er batiantæt, par exampl, ma n'en dès nitra d'andur.

Goudé m'hun nès larat de Zoué, *hou volanté revou groeit ar en doar avèl èn Nean*, ni e oulèn guet-t'on er péb e ouair e zou requis temb eit dobérieu er horv ha ré en inean, eit ma heèllehemb accomplissein é volanté santel, hac èl-cé ma triomflou en-n'amb dré e bræce, ha dré er moyand-cé ma vou santefiet é Hanhue én-n'amb ha dré-omb.

*Pemvet goulen* : Pardonnet temb hun offanceu èl ma pardonnamb d'er-ré an dès hun offancet.

Dré er honzeu zé ni e banàn dirac Doué é humb péherion, hac eit hout pardonnet guet-t'ou, ni e zisclæri é pardonnamb a greis hur halon d'er-ré en dès hun offancet. Jesus-Chrouist en dès laqueit itré hun deonrn, er moyand de dènnein ar-n'amb e visericord; *Pardonnet*, é-m'ean, *hac é vou pardonnet teoh*. Mæs a fæd er-ré e oarn én ou balon caz doh en Nessan, pé e zezir hum vangein, ean en des

vennet m'ou devezai prononcet int-memb ou santance bac ou hondannation quel liès guëb m'ou devai laret er bedèn-zé. Rac laret de Zoue; pardonnet temb él ma pardonnamb, e zou laret, groeit temb el ma ramb d'er-re-ral; ne bardonnet quet demb ma ne bardonnamb, discarguet ar-n'amb hon vangeance bac en drougueu e zezramb d'er-re-ral.

N'en dai quet laret eit quement-cé penaus er-ré e oarn caz ha malice dob en Nessan, ne zeliehent quet gober er beden-ze: mæs ind e zeli changein a santimant, ha pardonnein a greis ou balon, eit ma veint er stad de laret èl ma faut ur beden e ordrén hur Salver gober bamdé. Rac, ha ne hum santehemb-ni cablus a béhet er bet, ne ouzamb quet penaus é homb dirac Doué, bac assès vebai demb chongeal bout dibèb, eit bout cablus dirac é zeulagad. *En ham e lar n'en dai cablus a béhet er bet, e hum dromp*, e-mé S. Yehan, *hac er urionné n'en dai quet guet-t'ou.*

N'en dai quet laret ehue e homb obliget absolumant de bardonnein en argand pe en treu e zeliër demb, a pe uélamb ne vai quet volanté d'ou daccor, Permettet-é de bep-unan implecin er moyandeu legitim, eid en devond é dra. Mæs obliget omb perpet de bardonnein en affront e ra demb er-ré e relus a zacor demb bun treu. S Augustin e gonseill memb el un æer a charité, pardonnein d'er-ré-zé er pèh e zeliant: rac, e lar ean, bac é vehent int pibuiq, peur erhoalb ind a pe n'ou dès nitra de rein.

En ol e ouair ponaus open en disposition de bardonnein d'er-re-ral eit bout pardonnet guet Doué, e ma requis boab en doud ur güir contrition ag er

péhedeu guet ur ferm propos n'ou hommettehér mui : rac gober goah a Zoué vehai goulén guet-t'ou pardon a hehedeu, e ver hoah disposet de gommettein.

Goudé m'hun nès goulènnet guet Doué ma vou santefiet e Hanbue, ha ma triomflou en-n'amb dré é hræce eit ma rebemb é volanté, ni e avoué en hun nès dober a secourieu spiritual ha corporel eit ma heèllebemb é accomplissein, hac a visericord ha pardon a hur pèhedeu, eit ne vireint quet dohemb a receu er secourieu-zé.

*Hadkvet goulén.* N'hun delausquet quet én tantation.

Dré er honzeu-zé ni e oulên guet Doné : 1° Ne hermettou quet ma hum laquehemb én danger a ven offancein. 2° Ma rei demb er græce de resistein doh en tantationeu ha de zoug er victoér ar nehai. 3° N'hul lausquou quet de sèntein doh en dezirieu a hur halon, a pe veint contrel d é volanté. 4° Ma degassou demh afflictioneu temporel quènfoh eit prospérité, pehani e vehai caus demb marcé de goll hun inean. 5° Ma rei demb nærb de feabein en diaul guet é ardeu; de zisprisein er bed guet é vobanceu, ha de gastein er horv guet é ol inclinationeu. 6° Anfin mar hul lausq de gouéh guet en tantation, ma rei demb er græce de hum sebuel pront ha de reparein hur faute.

Mab-dén e zou exposet de dantationeu continuel : attaquet-é ag un tu guet er goal speret; ag en tu aral guet er hèd ha huet er hiq, ha n'en dai quet possibl dehou, hemb græce Doué, resistein peèl doh enemiset quer puissant. Goùr-é, en tantation a nehi he unan n'en dai quet ur pehet : é contrel, un occasion a veritt-e eid er-rè e resist doh-t'hi

guet courage, hac e ouair profitein a nehi. (Leinet er huarvet Parti ag er Livr ag er Vuhé devod.) Mæs dré ur just jugemant Doué e abandon guhavé en dud d'en dezir ag ou halon, hac e accord dehai danné, inourien hac avantageu temporel, a béré é houair é hahuseint eid en offancein. Qnement-cé e arrihue guet-t'ai é punition ag on fébedeu; ha Doué e glasq él-cé ou laquad de zigneor ou deulagad eit ma haoanéint ar ou honst péh quer miserabl-é en hani ne héli meid é volanté propr.

Mar fal demb eota bout cheleuet guet Doué a pe laramb tehou, *n'hun delauquet quet én tantation*, ni e zeli peellad doh oï er péh e zou eid-omb occasion de vout tantet. Rac gohér goah a nehon-é er pedein d'hur secour én tantation durand ma clasquamb ha ma caramb en tantation.

Goudé m'hun nes goulénnet guet Doné pardon ag er péhedeu hun nès commettet, ni a oulèn guet-t'ou er græce de vout preservet a gouéh éu-ai én amzér de zonnet, a-celfin ma vehemb cavet dign de receu er secourieu spiritnel ha corporel eid accomplissein é volanté ar en doar, hac él-cé ma triomflou én-n'amh dré é hræce, ha ma vou santefiet é Hanhue santel.

*Selhvet goulèn.* Mæs delivret-ni ag en droug.

Dré er honzen-zé ni e béd Doué d'hur preservein doh er péhet ha doh en occasionen a béhet, doh malice en diaul, doh furi hur goal inclinationeu ha fal acustumanceu, doh er revolteu ag er hiq, doh en ignorance ha disprisance eid en inspirationen a ziar hlué, doh en obstination a galon, doh custumeu ha goapereah er béd, doh er marhue é goal stad, ha doh en dannation eternel.

A fæd er miserieu ag er vubé present, él mei er blinhuedeu, er heuranté, er holleu, er brizel, er vocèn, er gnerteri, etc., pére ne arrihuant gnenemb meid é punition a hur péheden, pé eit purifiein hur vertnyeu, ni e oulèn guet Doué m'hur preservon, pé m'hun delivrou a nehai, mar dai é volanté ha non pas quin. Rac ne oulennamb meit bout delivret ag en droug; hac er miserieu ag er vubé-men n'en dint qnet é gurionné nn droug a pe hur seconrant quemènt de hum salvein. É contrel, er yéhæd, er hrospérité, en danné, en inourieu... e zon ur güir droug aveid omh, mar abusamb a nehai eid offancein Doue: hac ag er sort-ze é boulènnamb bout delivret a pe laramb, *delivrot-ni ag en droug.*

Arlerb quemènt-cé petra chongeal a hedèn er-ré e ahns ag ou maden, ag er yéhæd, ag er brospérité?... Petra chongeal nameid é ma faus ou fedèn, hac é larant de Zoué er péh ne fal quet dehai laret. Rac ind e onlen er peh ne zezirant quet, de laret-é, é lèh er yehæd, er madeu hac er brospérité, péré zou un droug aveit-t'ai, ind e oulen poénieu ha miser, pere e vehai ur vad aveit-t'ai.

Er seihvet goulen ag er *Pater*, e gompren é bèrr guirieu en huéh aral. Rac goulèn guet Doné m'hun delivrou ag en droug, e zon goulen guet-t'ou m'hur preservou doh en tantationeu, ma pardonnon demb hun offanceu, ma rei demb doberieu en inean ha ré er horv, ma hroei demb accomplissein é volanté, ma trïomflou én n'amb dre é hræce eit ma trïomflehemb guet-t'ou én é hloér, ha ma vihuehemb quen erhad ma vou santefiet partout é Hanhue santel.

*Explication ag er guir* Amen.

Er guir, *Amen*, e larer én achémand ag er *Pater*, hac ag en ol pedenneu e ra en Ilis, e senefi, *Él-cé re-vou groeit, me qousantt, me zezir ma vou él-cé*. Er guir-zé e bunan e zou ur bedén excellant, hac e exprim én un taul en ol santimanteu a Religion hac a zevotion bun nès én hur halon, er gousantemand e ramb d'er pêh e oulèn en Ilis aveid omb, hac en attantion e laquamb de bedein chue guet-bi. Rèd é enta diboal ag er prononcein dre acustumance, n'ers guet respet ha devotion, quel liès guéh m'el laramb pe én Overèn, pé én achémand ag er pedennen aral.

*Explication ag en* Ave, Maria.

En excellantan pedén e fehemb gobér d'er Uéries, e zou en *Ave, Maria*, rac ma comprén ol er peh e eèllamb laret caërran en he inour, hac ol er péh e cellamb goulén guet Doué dré he intercession. Composet-é: 1° A gonzeu en Arh-Æl Gabriel, a pe annonças d'er Uériès er Mister ag en Incarnation 2° A gonzeu Santès Elizabeth, mam S. Yehan, a pe oai bet visitet guet er Uériès santel, hé heniterbue. 3° A gonzeu en Ilis assamblet ér Hencil a Nicé.

I. *Conzeu en Æl.*

*Me hou salud*; de laret-é, m'hou respett hac hou c'inour, rac ma hoh destinet a ol viscoah eit bout Mam de Zoué ha ma hoh bet goalhet a hræceu drès en ol Sænt hac Ælet.

*Mari* e senéfi *sauet dres en ol treu crouéet.*

*Lén a hræce*; de laret-é, n'en dès én-ah pébet

er bet. hui zou tout pur ha santel : carguet-oh a zouæzoueu preciussan en Eutru-Doué, hac ag en ol vertuyeu e jauge doh hou qualité a Vam de Zoue.

*En Eutru-Doué e zou gueneoh;* de laret-é, Doue en dès hou preservet én ur fæçon spécial drès en ol dud doh peb sort pehet : ean e hum blige é hober é zameurance en hou calon, él en é Dampl.

*Hui zou béniguet drès én ol groagué;* de laret-é, ag en ol merhet e zou bet biscoah, hac e zéll bout de jamæs béniguet guet Doué, hanni n'hi dès receuet na ne receuou, ur faveur haval doh en hani e hoès hui bet, de vout choæget a ol éternité cit' bout Mam de Zoué, eit bout Mam ha Gueriès assambl.

## II. *Conzeu Santès Elizabeth.*

*Ha béniguet-é er fréh a hou corv, Jesus;* Jesus-Chrouist revé mei dén, e zou bet béniguet ha santefiet guet Doué drès en Ælet hac en ol dud assambl: Jesus-Chrouist revé mei Doué ha dén, e zou er vamèn ag er venidiction reit d'en Ælet ha d'en dud, ha d'er Uériès santel é particulier.

## III. *Conzeu en Ilis.*

*Santès Mari, Mam de Zoué.* A pe laramb d'er Uériès e ma *Mam de Zoué*, ne fal quet demb laret e ma Mam d'en Divinite : Rac Doué n'en dès quet bet a gommancemant, ha n'en devou quet a fin. Mæs ni e antand en en dès Mab Doue en eil Person ag en Drindet, quemeret ur horv itré digosté er Uériès, hac él-cé en hi dès conceuet ha laqueit er bed Jesus-Chrouist, Doué ha dén assambl.

*Pedet eid-omb.* Deusto péh quen ihuel é ma sàuet er Uériès, ne hum avisamb quet neoah da

oulén gnet-hi er græceu a héré en hun nès dobér ; mæs ni hé fèd de oulèn aveid omh er græceu-zé gnet Doué, péhani zou é hunan er vamèn ag en ol græceu, rac ma houtamh é ma hras hé fauvoër ital hé Mah Jesus, hac é ma dré-d'hi é spécial é haccord Doué demh er secourieu necessær eit gobér hur salvedigueah.

*Oueih péherion*. Er Uériès e zou Avocadès er béherion hac e zezir ma hum gouvertisseint, rac ma houair n'en dai deit he Mab Jesus ar en doar meid eit ou salvein. Rac-cé sel-mui ma hanàuehemb é homh péherion ha miserabl , sel assurettoh vehemb a hur hout dré hé intercesson ol er péh e oulènnehemb.

*Bermen*; de laret-é, durand er perhindæt trist ag er vuhe-men , é péhani en hun nès dalh-mat péheden nehué d'effacein, scossellеu nehué de dræzein , deværieu nehué d'accomplissein, enemiset nehué de feahein , etc.

*Hac èn œr a hur marhue;* rac nezé é tisplægou en diaul é ol ardreu inemp temb , hac en hur bou mnyan dohér a secour. Doh ma tremènehemb er momand-hont, é vehemb heurus pé malheurus durand un éternité.

( Ne gonzamb quet amen ag er Chapelet. El Livr Pedenneu e expliq assès é petra é consist en devotiou-zé, ha péh quer profittabl-é. )

### *Explication ag en* Angelus.

En Ilis e recommand sonnein er bloh de vitin, de greisté ha de noz , eid avertissein er Fidelet : 1° de drugairicad Doué ahoël tair güéh én dé ag er Mistér a Incarnation Jesus-Chrouist ; 2° de oulèn nezé guet en Driudet Santel er græce de vout

lodéq ér gloër éternel, dré veriteu Marhue hs Passion hur Salver ; 3° de hum rejouissein guet er Ueries santel ag er bonheur bi dès bet de vout choeget eit bout Mam de Zoué, hs de hum laquad idan hé frotection. Chetui er bedèn e zeltér laret neze.

| | |
|---|---|
| Angelus Domini nuntiavit Mariæ, et concepit de Spiritu Sancto. *Ave, Maria....* | Un Æl a berh Doué e annonças de Vari (*é vezai bet Mam de Zoué*), hac bi e gonceus dré operation er Speret-Santel. *Me hou salud, Mari...* |
| Maria *respondit.* Ecce ancilla Domini; fiat mihi secundùm verbum tuum. *Ave, Maria. ..* | Mari *e rescondae.* Ma zou matéh d'en Eutru-Doué ; re-vou groeit teign revé hou conz. *Me hou salud, Mari...* |
| Et Verbum caro factum est, et habitavit in nobis. *Ave, Maria....* | Ha Mab Doué en dès quemeret ur horv, hac en dès chomet én hur mésq. *Me hou salud, Mari...* |

(Hui e gavou èl Livre Pedenneu er bedèn e larér arlerh, guet en Indulgeancen e accord en Ilis d'erré e lar en *Angelus* guet devotion, ha non pas dré acustumance hs hemh attantion, èl ma ra ul lod vat. Ne vér quet obliget de laret er bedèn-zé idan boén a behet.)

---

## Articl II.

### *Ag er Pedenneu public.*

Idan en banhue a bedenneu publiq é ma comprénet ebuéj er ceremonieu ha pratiqueu e implé en Ilis, eit doug er Fidelet d'inourein Doué pé er Sænt.

## *Ag en Deur béniguet.*

Laquad e rér deur béniguet ital doreu en Ilisieu, eit degass chonge d'er Fidelet a onlén guet Doué er græce de vout purifiet ag ou féhedeu, eit ma vou profitabl dehai er pedenneu e yant d'ober. Guharal ne oai quet én Ilis, mæs ér mæz ag en Ilis, e laquait en deur béniguet én ul lestr bras, eit m'en devezai eëllet er Fidelet golhein ou deourn hac ou face quæt antréein én Ilis.

Er pedenneu e ra en Ilis eit béniguédein en deur, bi e oulén guet Doué ne bermettou quet m'en devou en diaul berh er bet ar en dud, pe ar en treu ma touchou eu deur-zé doh-t'ai; mæs ma veint santefiet dré bresance er Speret-Santel.

Turel e rér esperges ar er bobl quénd en Overèn, eit goulén guet Doué ne bermettou quet ma tei er goal speret de dreboulein hanni durand en Overèn, mæs ma tei er Speret-Santel de burifiein calonou er Fidelet, eit ma veint devod ér Sacrefice.

En Ilis e recommand d'bé bugalé cass guet t'ai deur béniguet d'ou ziër, eit ma beëllein hum groezein guet-t'ou guet respét ha devotion, de vitin ha de noz quênt commance ou fedenneu, a pe veint tantet, a pe veint én un danger bénac, etc.

Turel e rér deur béniguet ar gorveu hac ar véyeu er-ré varhue, eit goulén guet Doué dré vertu er pedenneu en dès groeit en Ilis ar en deur-zé, peah ha repoz éternel d'en ineanneu e andur ér Purgatoér.

## *Ag er Bara béniguet.*

A oudé m'en dai deit er Grecbénion de vout quer yein ha quen digas dob er Gommunion, ital ma hoai er-ré guharal, péré en doai custum de

gommunieïn én Overèn ma hassistènt, en Ilis en dès quemeret en usage de veniguédein bara ha d'er rannein itré er Fidelet, eit degass chonge tehai ag er bara disquènnet ag en Nean, e receuer èr Gommunion, hac è teliant él mambreu d'ur memb corv, pehani zou Jésus-Chrouist, bout joentet assambl dre ur garante parfæt.

Er bara héniguet e zeli bout queméret ha dairet guet respet. Eellein e rèr en daibrein pe en Ilis er momand ma rer de gommunieïn, pe en ur monet d'er guær: mæs ne zeliër quet er heigein emesq boued aral. Mad é ehué cass a nehou d'er-ré n'ou dès quet eèllet assistein én Overèn-bred.

## *Ag er Prehecioneu.*

En usage d'obèr Prehecion quênd en Overèn-Bred, hac é circonstanceu aral, en dès commancet burhud guet en Ilis. Ne hum abusehemb quet de verchein amen en occasioneu differant en dès reit lèh d'en usage-cé · mæs ni e ouair penaus er Prehecioneu é general e zegass chonge temb n'en domb meit perhinderion ar en doar; n'en dai quet bonnen-e hur bro, mæs è havançamb bamdé trema hul logeriss éternel. Douguein e rèr attàu e pen er Prehecion, ur Groes, guhavé ur Banniél ba Limageu aral, eit rein demb d'antand penaus, mar fal demb goher ur voyage heurus er vuhe-men, hac arrihue guet assurance èn Nean, réd-é ma quèrhebemb ar-lerh Jesus-Chrouist crucifiet, èn ur guemer scùir ar er vertuyeu en dès pratiquet, hac en dès ansaiguet temb én é Aviél santel.

Ne faut quet monet d'er Prehecioneu él d'ur foèr, pe d'un divertisemant, eit guèlet ha bout guèlet : mæs réd-e monet dehai guet en intantion

m'en diat bet institnet dré en Ilis ; assistein én-ai gnet modesti ha devotion, ha derhel er chonge gnet un dra vat benac duraud en amzer-zé.

## *Ag er Proveu hac ag en Denugueu.*

Er Proveu e zou actioneu santel ordrénet dré en Ilis, dré beré er Fidelet doh hum offrein de Zoné, et offr ebné un dra benac ag ou madeu eid antretenein en Ilisien, eit tennein benédiction en Nean ar nehai hac ar ou zreu, hac eit merchein é ma de Zoné hemb quin en ou dès obligation ag er péh ou dès.

En ol e ouair é ver obliget de bayein en Deauguen, ha n'eèllér qnet manquein d'eu obligation-zé, hemb torrein Gourhæmeneu Doué. Ol er pèh hun nes, e zou de Zoné ; hac eun e vènn ma sacrifiehemb ul lod benac a nehai, eit discoein e houiamb grad tehou ag é vadeleah én hur hevir, hac ag er sourci en dès de honrvæein demb hun doberien.

(Conzet hun nès él léh aral ag er Prou hac ag en Instructionen.)

## *Ag er Goleu hac ag el Lampreu.*

Er mod d'alum Goleu durand en Officen, e oai hanauet ag er puarvet-cant vlæad (siècle). Er golau-ze e eell bout consideret el er simbol a Jésus-Chrouist, pébani zon sclærdér er bet, hac a Fé er Fidelet, pèbani él ur oleuèn spiritnel, e ra dehai slærdér eit mouet dréd de Zoué.

Alum e rér ebné goleu ital er-ré varbue eit discoeiu eu ou dès quérhet durand ou buhe doh er sclærdér ag er Fé, hac é hes esperance é veint lodéq er Resurrection glorius, dré veriten Jesus-Chrouist é péhani en ou dès credet hac esperet.

El Lampr e alumêr ên Ilisien dirac er Sacremand, e ceîl bont consideret èl er symbol ag en derir e zeli er Fidêlet on dont de chom dalh-mat ên adoration dirac Jesus, ha de losquein gnet caranté eit-t'ou, èl ma losq er golen-zê ên é inonr.

## Ag ên Ançans.

En Ançans e zon er figur a bedenneu er Fidelet : en offrein e rér de Zoue el ur merche ag en inour hac aboeissance e zon deliet tehou el d'er Mæstr general drès ol quement tra zon, hac eit discoein en dezir hun nès ma sàuon hur pedenneu bet-hac é dronn, guet er mognêt ag en ançans-zê.

Ançansein e rér en Autærieu, eit pedein Jesus-Chronist figuret en Apocalyps dré en Autær d'agréein hur pedenneu figuret dré en ançans.

Ançansein e rer en Hroësien hac èl le Limageu, eit ma pligeou guet er Sænt e representant, offrein hur pedenneu de Zoué.

Ançansein e rér er Fidelet,| eit ou avertissein de hum sebuel trema Doué dré bedenneu gredus, ha de vihuein quen erhad, ma streâueint partont er onst vad a Jesus-Chronist.

## Ag er Han en Officeu.

En Ælet hac er Sænt en Nean e gan hemb cèss mêlodi de Zoué, hac en Ilis en dès reglet er han ên Officen eit hun desquein d'er mêlein ha d'en trugairicat guet-t'ai, aboël a pe hum assamblamh eid en inourein. Ul lod vad e ceîl iaret ar on houst n'on dès quet bet mêh é cannein tren e zispligeû de Zoué ; perac en hur behai-ni mêh é cannein gloêr hac inour dehou

Mæs en Ilis e vènn ma cannehemb modestemant ha poset; ha hoah posettoh d'er Snlieu ha d'er Gouilieu bras, aveit d'er-ré ordinær. Réd-e prononcein erhad er honzen, ha hum accordein perpet: cannein a galon qnêntoh eid a vég, ha chongeal erhad é fal de Zoué hont cherviget, mèlet hac adoret a speret hac é gurionne (*)

---

### Articl III

### *Ag er Sacrifice ag en Overèn.*

Ea Sacrifice ag en Overèn e zou en excellantan ag en ol pedennen. Er gnir *Sacrifice* é general e senéfi ol en actioneu a Religion, dre hère é ta mab-dén de hnm offrein de Zoué ha de hum joentein doh-t'ou, él mei pedein Doué; er mélein, miret é Lezen, er gontrition, en ævreu a visericord, hum zizober ag un dra benac a balamor de Zone, etc

Er guir *Sacrifice* é particuliér e senefi en offrand ag un dra sensibl groeit de Zoné, eit bout distrnget pe changet eid e vrassan gloër hac inour

Er Sacrifice e zou intérior pé exterior. Er Sacrifice interior e zou en offrand e ramb de Zoué a ha namb hun hunan eit hnm joentein doh-t'ou, hac eit gohér ol é volanté. Ag er Sacrifice-zé e coaz S. Paul a pe lar penaus Jesns-Chrouist en ur zonnet ar en dnar, e adressas d'é Dad Eternel er honzeumen ag er Profæt David. *Er Sacrificeu en dés of-*

---

(*) Boud e vou ehné goudé Lavreu Breton ha Latin ag en Officeu eid er Gouilieu principal dnrand er blæ.

*fret en dud eit ou fêhedeu, n'en dint quet bet agréabl deoh ; nezé me mès laret : Chetu mé eit gobér hou volanté. Ya, men Doué, me vênn hé gobér, ha me zoug hou Lezèn êm halon.* Ne rér er sort Sacrificeu-zé de Zoué, meid a p'er barér a nir galon.

Er Sacrifice exterior e zou en offrand ag un dra benac sansibl, èl ma hoaï guharal en offrand a lonnet hac a einet, hac el mei hermen en offrand a Gorv hac a Oaid hur Salver idan en aparanceu ag er bara hac er gûin. Mæs eid inourein Doue dre er Sacrificeu exterior, red-é ma vou interior en offrand, de laret-é, red-é ma hum offron er galon guet en dra sansibl e offrér de Zoué. Rac-cé ér goh Lezen, er-ré e offrai Sacrificen de Zoué, n'eu inourent quet, ma ne joentent guet ou offrand exterior, en offrand a nehai ou hunan hac a hou harante. El-cé ehué er Grechênion peré e assist er Sacrifice ag el Lezèn nehué, mar manquant a hum offrein int memb de Zoué, meriteu Jesus-Chrouist, pehani zou offret hac e hum offr ean memb dre zeourn er Belêg, e zou ur Sacrifice perpet agréabl de Zoue, mæs action er Grechênion-zé, n'inonr quet Doue; rac n'en inonrer, é-mé S. Augustin, meid a p'er barér. En offrand exterior e zeli bout perpet ur merche sincér ag en dispositionen a galon é qnevir en Eutra-Doué.

N'en dès enta hanni exant a offrein de Zoue er Sacrifice interior ag é garanté. Rac Done n'en dès hur brouéet meid eid en inourein hac er glorifein ; ha ne febemb quet en inourein hac er glorifein, meit doh er harein a greis hur halon drès quemênt tra zou ol.

Obliget-omb d'offrein ehué de Zoue ur Sacrifice benac exterior : hac en diaulet, revé S. Augustin,

n'on dès goulènnet Sacrificeu gnharal guet er-ré ou adorai, nameit rac ma boniènt è ma obliget mabdèn d'offrein de Zonè nr Sacrifice benac exterior. Er Sacrifice exterior e zou bet consideret guet en ol pobleu ag er béd, èl er moyand excellantan eit discoein de Zoné en dispositionen a bnr halon é quevir é Vajesté souveræn, ha n'eèll quet bout a Religion èl lèh n'en dès quet a Sacrifice exterior.

Mæs è petra è consist er Sacrifice èl Lezèn nebué? Qnènt Lezèn Moyse peb-unan e oai libr d'offrein de Zoné er Sacrifice e gavai jaugeaplan eid en inourein. Abel e offrai é lonnet gùellan : Cain e offrai ag er péh e sæstai : Melchisedech e offras bara ha guin è Sacrifice. Ér goh Lezén Donè e ras d'er Jnivet regleu certæn eid er Sacrificeu bac eid er péh e zeliènt offrein. Mæs él ne oai quet possibl, èl ma lar S. Paul, ma vezai bet distannet colèr en Entru-Doné guet goaid el lonnet-bont e offrait dehon, Jesus-Chrouist en dès dismantet er Sacrificeu-zé hac on bomprènet ol én hani en dès offret ar er Groès, hac e zon continnet ar en Antærien partont èr Grechèneah.

Ne bnm abnschemb quet amen de gonz a Sacrificeu er Jnivet : assés-é ma honiehait é hoènt ol er sqnèd hac er figur a Sacrifice Jesus-Chronist, ha ne oènt agréabl de Zoné meìd é qnemènt ma hoènt offret tebon guet er santimanten ag ur galon bumiliet, ha gnet ur Fè bihne ér Messi e ortai er Juivet, hac e oai represantet ha burbnd offret dré er Sacrificeu-bont. Gobér injur de Jesus-Chrouist vehai chongeal bermen è beèllér inonrein Doué dré ne vern péh Sacrifice dihaval dob en hani en dès ean institnet, hac e vou continuet èn Ilis beed er fin ag er béd.

Er Sacrifice ag en Overèn e zou enta a Sacrifice a Gorv hac a Oaid precius Jesus-Chrouist, e offr Jesus-Chrouist hac en Ilis de Zoué dré zeourn er Velean, idan en aparanceu ag er bara hac er gùin, eit continuein ha represantein er Sacrifice ag er Groès : pé, él ma lar er Hatechén, Overèn e zou er Sacrifice ag er Groes offret a nehué én ur fæçon n'en dès qnet a Oaid scùillet.

En Overèn e zou ur gùir Sacrifice : rac dré er gnirien ag er Consecration e hrounce er Beleg é Hanhne Jesus-Chrouist, er sustance ag er bara e zou changet ér sustance a Gorv hur Salvér, hac er sustance ag er gùin ér sustance ag é Oaid. En Overen e zon er Sacrifice ag er Groès offret a nehué ; rac én eil hac éguilé en hum gav er memb Sacrificatour hac er memb Hosti, dré ma hum offr Jesus-Chronist ar en Autær dré zeourn er Beleg, quer gùir el m'en dès hum offret ar er Groès.

Jesus-Chronist en dès institnet er Sacrifice-ze én noz ma hoait doh er gùerhein, doh en trahissein, é complodein el laquad d'er marhna. Nezé é ras pouvoèr d'en Apostolet ha d'er Velean ar ou lerh, d'obér er péh en doai ean groeit, ha d'offrein er Sacrifice él m'en doai ean offret ; ha penaus-benac ma larér en Overèn en un afin a lêhien ér memb momand, n'en dès nooah meid ur memb Sacrifice, pébani zou er Sacrifice ag er Groès continuet ha represantet dré hep Overèn : rac u'en dès partout meid er memb Sacrificatour hac er memb Hosti.

Er goh Lezèn bond é hoai Sacrificeu a adoration, Sacrificeu a drugairé, Sacrificeu é remission ag er péheden, ha Sacrificeu a oulén : él Lezèn nehué er Sacrifice ag en Overèn é hunan a gompren ol Sacrificeu er Juivet, hac institnet-é eit rein demb er

moyand caërran hac excellantan e febai boud : 1° eid adorein Doué quemènt èl ma veritt boud adoret; 2° eid en trugairicad quement el ma teli bout trugairicait; 3° eit gobèr satisfaction antièr d'e justice, èl ma teli bout groeit; 4° eit goulèn guet-t'ou er secourieu e zou necessær demb revé er horv ha revé en inean.

1° A hanamb hun hunan n'en domh quet capabl d'adorein Doue èl er Mæstr a quemènt tra zou ol, na d'en inourein quemènd èl ma veritt : mæs dre er Sacrifice ag en Overèn Jesus-Chrouist Doué ha Dén e hum offr hoah hamde d'e Dad Éternel aveid omb, èl m'en des hum offret ar er Halvær, ha ni e hum offr ehue dre d'ou ha guet-t'ou eid hanàuein en ol droæd, puissance hac otorité en dès Doué ar-n'amb hac ar guemènt tra zou crouéet.

2° Doné en dès reit demb hac e ra hoah hamde, peb sort græce, secour ha benidiction revé er horv ha revé en inean, Penaus vehai demb-ni en trugairicad quemènd èl ma veritt? N'hun nès nitra a hanamb hun hunan de bresantein dehou. Mæs ni hun nes d'offrein dehon aveid omb dré zeourn er Belég, er Sacrifice a Gorv hac a Oaid Jesus-Chrouist e Vah caranteus : èl-cé ni hun nes gùel moyand d'en trugairicad, eit pe vehemb mæstr ag en ol tren crouéet ha m'on offrehemb ol dehou èn un taul é trugairé ag er vad en des groeit temh hac e ra hoah hamdé.

3° Meritet hun nès er houis a golèr hac a vangeance hun Doue : ne fehemb quet hun hunan gobèr satisfaction antièr d'é justice eit hur pebedeu. Mæs er Sacrifice ag en Overèn en dès ur hriz hemb som eit distanuein colér hun Tad, eid arrest è vangeauce, eit désarmein é justice, a pe offramb dehou

Corv ha Goaid adorabl e Vab, pehani e hum laqua bamdé ar en Autær itré é justice ha ni, hac e offr boab bamdé er meritt ag é Bassion eit satisfaetion aveid omb. Ne ouién gueuemb meit ma hassistebemb er Sacrifice-zè guet contrition ha guet er santimanteu en doai el Lair mat dob er Groès.

4° Dober hun nès a græceu bac a bep sort secourieu ér vuhé-men : n'eéllamb recen nitra guet Doué meit dré Jesus-Chrouist : rac-cè en Overèn ni e offr d'en Tad Eternel é Vab caranteüs, eit goulén dré-d'ou ha guet-t'ou en ol græceu ha secourieu a berè en hun nès dobér, pe ni en goulèn aveid er rè-ral.

El-cè ni e gav én un taul ér Sacrifice ag en Overèn er meyanden excellantan d'adorein Doué, d'en trugaricad, de dènnein ar-n'amb é vissericord, (en Overèn cleuet guet Fé e veritt demb er remission a hur péhedeu veniel, hac en dispositionen necessær eit hur boud ér Sacremand a Bénigèn er pardon a hur péheden marvel), ha d'ur boud er secourieu necessær, non pas hemb quin aveid omb, mæs memb aveid er rè-ral. Rac er Sacrifice e zou offret eid en ol dud, é spécial eid er Fidelet bibne ha marhue, de laret-é, e zou hoab ar en doar, pe e zou èr Purgatoèr. Rac a fæd er-rè zou én ihuern, ou foénieu e zou eternel, ha ne febènt quet bout bèrreit na bihanneit.

Offrein e rér ær Sacrifice aveid ar-rè vihue, eit goulèn guet Doué conversion er bèberion, perseverance er-rè just, salvedigueah en ol, hac er moyandeu necessær de bep-unan eit gonnid er Barnouis. En offrein e rér eid en ineanneu ag er Purgatoèr, eit ma pligeou guet Doué ou sonlagein én ou foénien hac ou zennein guet-t'ou d'er joyeu éternel.

Ul lod vad a pe recommandant Overènnen eit ou ré dreménet, e fal dehai perpet ma von laret en Overeo a *Requiem*, gnet er chonge on dès é ma profitaploh eid er-ré varhue nn Overèn laret gnet nn Orlemant du, eid nnan laret guet nn Orlemant ag ul lihue aral. En dud-cé e hnm dromp a vras: el lihue ag en Orlemant ne change nitra én Overèn, ha quer cloua é pedér én un Overèn aral, él é nnan a *Requiem*, eid er-ré varhne e zezirér é particuliér recommandein de Zoné.

Er Sacrifice ag en Overèn n'en dai offret meit de Zoué hemb quin : rac-cé a pe larér, Overèn S. Pierr, Overèn S. Yehàn, Overèn er Uériès, Overèn er-ré varhue, etc., n'en dai qnet laret é hoffrér er Sacrifice d'er Sænt-cé : qneméut-cé ne senéfi nameid en Overèn e offrér de Zoné dé ou Gonil, hac e péhani é hadressér dehai é partienlier er pedenneu e larér quénd er Sacrifice; jnst el ma hanhnér Overèn er-ré varhne, en hani e larér gnet Orlemanten du, hac é péhani é pedér é spécial eid er-ré treménet. Mæs é gurionné ol en Overénnen e larer ne vern de béh dé durand er blæ, e zou offret de Zoué hemh quin é mimoër ag er Sæot, eid er Fidelet bihne ha marhne. El-cé en Overèn e zou Sacrifice en Ilis antiér. Jesus-Chronist er pen a nehi, e offr er Sacrifice : en Ilis e zon ar en doar, de laret é, en assamblé a Fidelet Crechénion, e hnm joentt guet Jesus-Chronist eid eo offrein guet-t'on : hi e hum joentt ehué guet en Ilis e zou én Nean; hac él-cé er Fidelet hac er Sænt joentet assamhl guet Jesus-Chronist e oulén guet Doné misericord eid en Ilis e zon ér Purgatoër.

A fæd en Orlemanteu hac en dillad e chervige de larat en Overèn, ni hnn nés laret petra e ropre-

santant, en nu expliqueïn er ceremoni ag en Urhen Eëllein e rèr boab gober ar nebai reflexionen devod. Par exampl :

En Amit e eëll bont consideret él er fignr ag er mouchèd e laqas er Sondardet ar face bur Salvèr, a pe stonyènt ital é dreid eit gobèr goab a nebou.

En Aub e representt er sai-nèn e oai bet reit de Jesus é ti Herod,, eit ma vezai bet seëllet él ur foll.

Er Hordon e represantt er gordèn guet péhani e hoai bet garrottet èr Jardrin Olivet.

Er Manipul, péhani ne oai a gommance meid ur mouchèd e laqait ar vrèh er Belég eit chervige dehou de dorchein é zeourn, e eëll bont considéret èl er fignr ag er gordèn guet péhani é boai bet staguet deourn Jesus dob er pilær èn é Flagellation.

Er Stôl e representt er gordèn e oai bet laqueit è querhèn goug Jesus eit monet d'er Halvær; hac er Gasul, er Groès ponnèr e oai bet laqueit ar é ziscoai.

Er Chapeu, péré a gommance ne oènt meit mantelleu e zougait ér Prehecion, a pe rai glàn, e eëll bont consideret él er figur ag er vantèll ru e oai bet laqueit ar ziscoai Jesus a pe oai bet discoeit d'er bobl.

Er Gasul a gommance ne oai quet feutet él me bermen. Groeit oai èr mod guet ur sab, nameid ur fentt e oai d'er bluè eit passein er pèn. Hé zrousein e rait ar zivrèh er Belég a pe oai requis debou en dond é zeourn libr, hac a va-zé é ma deit er mod e nelamb boab bermen de sehnel er Gasul, a pe sàu er Belég en Hosti.

Hum cbervigein e rèr èn Overèn a Orlemanteu guèh ag ul libue, guèh ag ul lihne aral, revé er Materieu, pé er Sænt e inourèr. Par exampl, er-ré e

lar er Brevier Parisien, e hum chervige a Orlemanteu guen eit Misterieu glorius hur Salvér, eit Gouilieu er Guériezet, etc. A Orlemanteu ru eit Sul er Pantecoust hac er Sulieu aral hœd en Avènd, eit Gouil er Sacremant ha Gouilieu er Vartiret. A Orlemanteu violet eid en Avend, eid en deieu a béuigèn, eit Gouilien er Sænt Menéh ha Belean, hac er-ré en dès hibuet ér stad a Briedereah. A Orlemanteu güerh eit Gouilieu er Sænt Pahet hac Escobet. A Orlemanteu lihne ludu eit er Hoaris; hac a Orlemanteu du guet ur vordèn ru eid er Bassion. En ol e ouair é ma lihr en Ilis de changein he reglemanteu a fæd er sort treu-zé, hemh touchal doh er sòl ag er Beligion.

A fæd en dispositioneu guet péré é ma ret assistein én Overeu, expliquet hun nès ind assès èn eil a Ourhæmeneu en Ilis.

---

### Aticl IV.

### *Explication ag er Pedenneu ha Ceremonieu ag en Overèn.*

***Durand ma vai er Belég doh hum usquein, hum represantet en Arh-Æl Gabriel e hannoncein d'er Uérhes er Muster ag en Incarnation; hac a pe za er Belég doh en Autær, hum represantet hur Salvér é monet d'er Jardrin-Olivet.***

### *Er Psalm* Judica.

En Belég e gommance en Overèn dre Sign er Groes; eit discoein é ma e Hanhue en Drindet Santel en hum assamblér eid inourein er mimoër a Bassion

Jesus-Chrouist. Arlerh ean e lar guéh-t'er-uch guet er bobl er Psalm, *Judica me, Deus...* pebani zou un avertissemant demb de hum breparein eit ma heellebemb tostad guet confiance ha guet ur joe santel d'en Autær, ar behani é teli boud offret er Sacrifice. Er Psalm-ze e zou bet composet guet David en amzér ma téhai é raug Saül, ha ma boai contraignet de vihuein ér mæz ag é vro. Er Profæt santel e hum accourage dré en esperance en dès de retourn un dé de Jerusalem, ha de hum bresantein dirac Doué ital e Autær, eid offrein dehon Sacrificeu Contraign-é demb ebué bihuein peel doh en Nean hur guir bro; ni e zeli hum accouragein ha hum gonsolein dré en esperance a arrihue inou. En Autær e zou er figur ag en Nean, red-é tostad dehi guet confiance ha guet ur joé santel. Er Belêg e gommance er Psalm, hac er bobl e rescond.

*Er Belêg* Me dostei d'Autær Doué.

*Er Bobl.* D'en Doué e ra ol joé me youantiss.

*Er Belêg.* Juget-me, men Doue, ha difforbet mé doh en Nation pébani n'ou dai quet santel : delivret mé ag en dén dileal ha trompour

*Er Bobl.* Rac, o men Doué! hui zou me nærh perac en e hoès hui me forbanet, ha perac é vebenmé hemb joé, durand ma hou affliget guet m'enemis

*Er Belêg* Groeit ma splannou hou sclærdér hac hou curionné; int vou em houdniou hac em laquei ar hou Manné santel hac en hou Tabernacleu.

*Er Bobl* Me dostei d'Autær Doué, d'en Doué e ra ol joé me youantiss.

*Er Belêg.* Me gannou mélodi deoh, ô men Doué! ah! m'inean, perac é bous-té trist, ha perac en em zroublès-té?

*Er Bobl.* Espér é Doué; rac m'en trugairiquei hoah, a p'en dai eau-é men Doué, me ol joé ha confortance.

*Er Beleg.* Gloër d'en Tad, ha d'er Mab, ha d'er Speret-Santel.

*Er Bobl.* El mei bet a gommance, revou bermen, ha bamdé, ha de virhuiquiu.

Ol er bobl e zeli laret, ahoël a galon, er Psalm-ze guet er Beleg; rac ol en hun nès dobér a dostad d'eu Autær guet santimanteu a fè hac a gonfiance, eid offrein er Sacrifice drè zeourn er Beleg. N'el larèr quet durand er Bassion nac è Overenneu er-re varhue: rac é circonstanceu quen trist eu Ilis ne gaige uitra joyus èu hé Officeu publiq. Bout-çou ehue paud a Gouvandeu é péré é lèh er Psalm-ze, é larèr Pozenneu tennet à Psalmeu aral.

## Er Confiteor *beèd en* Introit.

*Disquénnet a speret guet Jesus ér Jardrin-Olivet: a pe voq er Beleg d'en Autær, chonget gueneoh péh tarh calon oai bet eit-t'ou bout trahisset guet unan ag é Apostolet.*

AALERH er Psalm *Judica me....*er Beleg hac er bobl e ra ou Hovezion generel, eit hum hurificin ag er fauteu distèr, péré e gèllehai miret ne dostehemb d'eu Autær sautel, guet confiance ha guet joé. Eu ol e ouair er *Confiteor (Me govessa doh Doué, etc.)*, n'eu dai quet requis en expliqueiu.

Quênd commance é Govezion general, er Beleg e lar er honzeu-men ag er Psalm 123.

*Er Beleg.* Hur secour e zou é Hanhue en Eutru-Doué.

*Er Bobl.* Pêhani en dès groeit en Nean hac en doar.

Nezé ean e gommance é *Confiteor;* mæs él lèh ma lar er bobl *ha dohoh hui, me Zad; ha hui, me Zad :* ean e lar, *ha dohoh hui, mem berdèr; ha hui, mem berdèr, etc.* A pe vai achibue Covezion er Belêg, er bobl e lar :

« Re-zei en Doué ol-buissant d'obér deoh misericord, de bardonnein deoh hou pêhedeu ha » d'hou condui d'er vuhé éternel. »

*Er Belêg e rescond :* El-cé re-von groeit. *(Amen)*

Arlerh m'en devai groeit er Fidelet ou Hovezion general, er Belêg e ra eit-tai er memb pedèn, ha neze ean e oulèn eit-t'ou hac eit t'ai misericord gnet Doné drë ar beden-men :

« Re-zei en Doué ol-buissant hac ol-miseri» cordins d'acordein demb er pardon, en absolvèn » hac er remission a hur pêhedeu. »

*Er bobl e rescond :* El-cé re-von groeit.

El-cé er Belêg e onlèn misericord drë bedennen er bobl, hac er bobl drë bedenneu er Belêg, eit ma pligeon guet Doué ou furifiein en eil hac egnilé, ha ma heelleint offrein er Sacrifise santel guet confiance.

En ul laret er *Confiteor*, ni e avoné dirac en Néan hac en doar é homb cablus a hilleih a hèhedeu : ni ou hovessa doh Doué, hun nès offancet, doh en Ælet hac er Sænt, peré e zeli boud azéet guet Je-us-Chrouist eit jugein er bèd, ha doh er Belêg, pêhani e zalh én hur hevir lèh en Eutru-Doné ar en doar; hac arlerh ni e bèd an Ælet hac er Sænt de onlèn aveid omb misericord ha de vout hun Avocadet ital en Eutru-Doué. Anfin ni e sco

ar hur halon, avel er Publiqueiu, eit discoein é hanùamb hur fauteu hac en hun nès guæ a nehai.

Er Belèg hac er bobl e goutinu de oulen pardon ag ou fauteu, hac er græce de vout purifiet, eit ma veint dign de dostad d'en Autær santel. Chetui er pedenneu e larant guêh-t'er-ueh.

*Er Belèg.* Men Doue taulet ar-u'amb ur seell amiabl, eit rein demb ur vuhe nehué.

*Er Bobl e rescond* : Hac hou pobl e hum rejouisso èn-ah.

*Er Belèg* Discoeit temb e hoh misericordius

*Er Bobl.* Ha reit temb er Salver e za a hanah.

*Er Belèg.* Men Doué, cheleuet me fedenneu.

*Er Bobl.* Ha re-sàuou mem boèh beèd-oh.

*Er Belèg.* En Eutru-Doué re-vou guenoh.

*Er Bobl.* Ha guet hou speret.

Nezé er Belèg quênd monet doh en Autær, e sàu é zeourn d'er hlue, hac e lar a voch ihuel, *Oremus*, (Pedamb), eid avertissein er bobl de laret guet-t'ou er pedenneu-men :

« Men Doué, hou supliein e ramb de bardonein » demb ha d'effacein hur pehedeu, eit ma vehemb » pur asses eit tostad d'er vamèn ag en oi sante» leah dre Jésus-Chrouist hur Salvèr. El-cé re» vou groeit. »

« Men Doué, hou supliein e ramb dré veriteu » er Sænt e zou ou Relegueu amen (*A-zé er Be-* » *lèg e voq d'en Autær*) de bardonein deigu me » fèhedeu. »

Lies durand en Overen er Belèg e voq d'en Autær hac e zistro doh er Fidelet en ul laret, *en Eutru-Doué re-vou gueneoh;* eit ou saludein a berh

Jesus-Chrouist represantet dré en Autær, hac eit ou avertissein de laquad ol ou chonge er Sacrifice : hac er bohl e rescond dehou, *ha guet hou speret*, eit discoein e rant én effæd attantion ar er peh e bass ar en Autær.

## *En* Introït.

*Héliet Jesus ag er Jardrin-Olivet beed Palés Caÿph*

En *Introït* e zou un Antien tènnet ordinæremand ag ur Psalm benac; ha guharal é larait er Psalm pen-d'er-bên. Arlerh e larér : *Gloér d'en Tad, ha d'er Mab, ha d'er Speret-Santel, etc.*, el en achemand ag en ol Psalmeu. Hanbnet-é *Introït*, rac m'er hanner er mommand ma ha er Belég doh en Autær, ha rac m'en dai er guettan peden e lar er Belég a voeh ihuel goude ma vai montet doh en Autær. En Ilis e zezir ma tei er bobl de gannein, pe de laret é secred en *Introït* guet'er Beleg.

Er mod de laret lod ag er pedenneu en ur horn ag en Autær, lod é creis, ha lod er horn arall, e zou deit a nebeduguéu. Ne chervige de nitra hum abus de zévis er ræzonieu naturel en dés reit léh d'en usage-cé : mæs rein e rér dehi ehué un explication misterius. Er horn diheu ag en Autær e represantt er Juivet, pere zou bet er-ré guettan galhnet d'er Fe; hac er horn clei e represantt en Idolatret, peré en des recenet guet joe en Aviél en doai er Juivet dispriset. Eit degass chonge temh ag er græce-ze reit d'en Idolatret diarhén refus er Juivet, é leinér er horn diheu ag en Autær er péh zou é ruang ag en Aviél, hac é leiner, pé e canner en Aviél er hosté clei. Mæs anfin er Juivet e hum gonvertissou, hac eit quemeut-cé é tegassér arré el

Livr d'er hosté dihen ag en Autær, quénd achihne en Overen.

## *Er* Kyrie, eleison. *Er* Gloria in excelsis.

***Hum representet Jesus é seëllet guet truhé doh S. Pierr eit touchein é galon,***

En bedèn *Kyrie, eleïson*, e zou guirieu grêq, péré e senefi, *Eutru-Doué, hou peèt truhé dohemb*, En Ilis e adress er hedén-zé tair guéh de bep-unan ag en tri Person adorabl ag en Drinded, hac e recommand d'er bohl hé laret guet er Belêg, pé é hannein guat santimanten hras a humilité ha guet en disposition ag ur galon péhani e santt é misèr, hac e onlen misericord, en un avouëein en hi dès nahet Jesus-Chrouist mui eit tair guéh, él m'en doai groeit S. Pierr.

Én un Overèn-Brèd er Belêg e ançans en Autær durand ma cannér er *Kyrie, eleïson*, eit presantein de Zoué pedenneu er bohl péré e onlén misericord, hac eit supliein è Vajesté diviu de recen er pedenneu-zé, dré Jesus-Chrouist, figuret dre en Antær.

Er hommancemand ag en Hymn *Gloria in excelsis*, e zou bet composet guet en Æled a pe annoncezant d'er Vugulion Gannedigueah Jesus-Chrouist. En Ilis en des ean achihnet, hac e zezir ma tei er bohl d'el laret, pé d'er hannein a galon mui eid a vêg.

« Gloër de Zoué é lein en Nean, ha peah ar en
» doar d'en dud a volanté vat. Ni hou mél a gne-
» mènt ma homb capabl. Ni hon ç'ador. Ni hon
» clorifi. Ni hon trugairica diarben hon cloër infini.
» O Doué, Roué en Nean! O Doue, Tad ol-huis-

» sant! O hun Eutru Mah uniq Doué, Jesus-
» Chrouist! O Eutru-Doné, Oén Doué, Mah en
» Tad! O hui pehani e efface péheden er béd, hon
» peèt truhé dohemb! O hui péhani e efface péhe-
» deu er héd, recenat hnn humbl pedèn! O hui
» péhani zon azéet én tu diheu d'en Tad, hou peèt
» truhé dohemb! Rac hui zou hou ç'hunan santel,
» hou ç'hunan er Mæstr souveræn; hou ç'hunan
» drès en ol treu crouéet, o Jesus-Chrouist, guet
» er Speret-Santel é gloër Doué en Tad. El-cé
» re-vou groeit. »

El m'en dai er *Gloria in excelsis*, ur Hantiq a joe, u'el larér quet é Overénnen er-re varhue, nac én déieu a benigén.

## *Er Bedèn hanhuet* Collect, *hac en* Abostol.

***Hêliet Jesus casset ha dégasset a di-de-di ér guær a Jerusalem.***

Gounè ar *Gloria in excèlsis*, er Belég é voq d'en Antær hac e zistro doh er Fidelet eit ou saludein, él m'hun nès deja laret. Ean e zigueor é zivréh én ul laret, *Dominus* (en Entru-Doué), hac ean e joentt é zeourn en ul laret, *vobiscum* (re-von gueneoh); eit discoein dré er gest-zé en dezir en dès ma hum joentou Doué guet er bohl, ha ma von guet-t'ai. Nezé ean e dro arré doh en Antær, hac e lar, *Oremus* (Pedamb), an ur sehuel é zeulagad hac é zeourn trema er Grucifi, eid avertissein er bobl de hum joentein guet-t'ou a intantion hac a attantion, ha de lusquein, el-d'ou, ou halon trema Doué. Rac-cé é ma hanhuet er bedèn e larér nezé, *Collect*, de laret-é, *dastum* hac union a santiman-

teu ha derireu er Fidelet ait bout presantet de Zoué Er hedeu-zé e change revé er Gonilieu hac er Misterieu a inourér duraud er blæ. Durant ma vai er Beleg doh he laret, ean e zalh e zivreh di-gueor, revé er ourhæmeu en dés reit S. Paul d en dud, de bedein en ur sehuel deourn pur trema Doue.

A pe vai achihue er *Collect*, er bohl e rescond, *Amen* (El-cé re-vou groeit), eit reiu d'antand en ou dés laqueit ou attantion, ha gouléunet ehue guet Doué er péh en dés er Beleg gouléunet é hanhue eu assamble. Rac-cé eit ma heellcint laret guet gu-rionne eu ou dés laqueit ou attantion, ind e zeli hum joeutein guet er Beleg, eit pedein èl-d'ou ha guet-t'on é Hanhue Jesus-Chrouist.

Arlerh er beden-zé er Belég e leine, pé e gàn en Ahostol, pehani zou ul Leçon tènnet ag er Scritur Santel, e rér d'er hohl eit ou instrugeiu hac ou disposein de hrofittein ag er Sacrifice. Hanhuet-é *Abostol*, rac ma vai tennet ordiuæremeut a Lihe-reu S. Paul pé eu Apostolet aral Guharal é larait perpet dihue Leçon el-cé, unan ag en ancieu Tes-tamant, hag en aral ag en Testamant nehué, él ma rér hoah guhavé d'eu deien yun Neze er Beleg goudé m'en devai laret, *Oremus* (Pedamb) quénd er *Collect*, e sonpl en ul laret, *Flectamus genua* (stouiamb ar hun deulin), ha quentéh en er se-buel, ean e lar, *levate* (sauet); rac guharal a pe rai er Beleg er reremonieu-zé, er bohl e hum brosternai eit pedein en hærrad é silauce, hac e sauai eit cheleuet er *Collect* hac er Leçon e larait ar hé lerh.

Er Fidelet e zeli cheleuat en Abostol guet res-pèt hac attantiou, ha laquad poén de hrofittein ag el Leçon-zé.

Er *Graduel* e zou pedenneu e larer itré en Abostol hac en Aviel. Tennet-ind ordinæremand ag ur Psalm pé ag un andræd benac ag er Scritur santel Ind e change revé en amzér hac er Goulieu, hac e chervige de breparein er bobl de cheleuet erbad en Aviel.

Arlerh er *Graduel* é ta en *Alleluia*, de laret-e *mélamb Doué*, pehani zou ur han a joé, eit discoein e houiamb grad de Zoue ag er græce en des reit temb de hanànein er uirionné guhavé, é special d'er Gonilieu bras, é cannér boab ar er memb ton guet en *Alleluia*, ur Brozén, pehani zou ordinæremand un instruction ag er Mister, pé ar er Gouil e inourér.

D'en deieu a bénigèn ne larer quet *Alleluia:* mæs larein e rer en e leh ul lod benac ag ur Psalm, pé memb ur Psalm pén-d'er-bèn, hac er beden-zé e zon hanbuet *Træt*, rac m'he banner ar un ton canvéus, pé rac m'hé hanner pén-d'er-hèn él d'hun benal.

Er bobl e zeli ebne laret, pe cannein er pedennen-zé, pé gobér meditation ar en instructioneu ou des cleuet én Abostol, pé laqnad on chonge guet un dra vat benac, pé gobér ur bedén benac e particuliér eit bnm zisposein de cheleuet en Aviél.

## *En* Aviél.

*Consideret pebeh dezir en des bet Jésus d'hul laquad ér gùir hénd, á p'en dés signet guet é Oad er guronneeu e yet de gleuet.*

QUÉND commance en Aviél er Belég e soupl é creis en Autær, hac e lar er bedén–men:

« Doue ol-bnissant, purifiet me halon ha men

» divès, avèl m'hou poai purifiet guéneu er Pro-
» fæt Isaï guet ur blenèn tau : pligéet guet hou
» misericord me rantein ehnè pur, eit ma heèllein,
» el ma fant, announcein hou ç'Aviël santel, drè
» Jesus-Chrouist hur Salvér. El-cé re-vou groeit. »

Durand er hedèn-zè er bohl e zeli gonlèn guet Doué er græce de hrofittein ag en Aviël e yer de laret; hac a pe lar er Belèg, *Dominus vobiscum* (en Eutru-Doué re-vou gueneoh), ind e zeli re-nehuéein ou attantion, én ur gonsiderein é hant de gleuet conzeu ha Doctrin Jesus-Chrouist.

Er Belèg e ra Sign er Groès ar el Livr ag en Aviël, eit rein d'antand ne hrofitter a Zoctrin Jesus-Chrouist meid é qnemènt ma carèr é Groès, é boénieu hac é souffranceu. Eau e ra hoab Sign er Groès ar é dàl, ar é zivès hac ar é galon, hac er Fidelet e rinq ehuè gobér èl-d'on, eit disclærieïn n'ou devon jamæs méh ag er gurionnéeu ag en Aviël, mæs en-ou avoéeint a voéh ihuel, hac é laqueint on ol joè d'ou héli ha d'on fratiqueïn.

Er Fidelet e chom én ou sàu durand en Aviël, eit discoein é mant prest d'aboeissein d'er voèh Jesus-Chrouist, péhani e gonz doh-t'ai an Aviël, hac é tougant respèt d'é Zoctrin.

A pe vai achihue en Aviël ha ma voq er Belèg d'el Livr, er bohl e rescond, *Laus tibi*, *Christe* (Jesus, re-vehet mélet), eit discoein en desir on dés ma tei an ol de zong d'en Aviël er respèt hac en aboeissance a rantant-int dehon guet er Belèg.

Ordrénet-é gobér, d'er Sulieu é spécial, er Pron arlerh en Aviël, eid expliquein d'er bohl un dra benac ag er pèh e vai het leinet, pé ur poend henac ag er Religion. (Laret hun nès déja eit petra e rér

er Prou, en un expliquein en eil a Ourhæmeuen en Ilis.)

## *Er* Credo.

***Consideret guet anquin en disprisance e rér ér bêd a Zoctrin Jesus-Chrouist.***

Guharal a pe oé achihue er Prou, é havertissait er hénitandet hac er-ré ne oènt quet badéet, de sorti ag en assamblé, ha uezé é larait, pé é cannait, él ma rér bermen, er Symbol hanhuet *a Nicé*, rac mei bet composet a greihue ér Houcil general a Nicé, assemblet iuemp d'en héritiq Arius, pêhani e uahai Diviuité Jesus-Chrouist. Er Fidelet e zeh ehué laret er Symbol-zé, pé er cheleuet, pé er hauueiu én ou sàu, eit disclærieiu guet solannité é credant ol er péh e vai bet leinet tehai én Aviél hac expliquet ér Prou, hac é general ol er péh e grêd en Ilis.

« Me grêd én un Doué hemb quiu, en Tad olbuissant, péhani eu dès groeit en Nean hac en doar, hac ol er péh e uélér ha ne uelér quet; hac én un Entru hemb quiu Jesus-Chrouist Mab uniq Doué, ha gannet ag eu Tad a ol éternité. Doué a Zoué, sclærdér a sclærdér, gûir Doué a nir Doué; péhani n'en dai quet bet groeit, mæs angeandret, péhani zou lodéq én ur memb anstance guet eu Tad, ha dré béhani é ma bet groeit qnemènt tra zou. Péhani zon disquènnet ag en Nean aveid omh-ni tud, hac aveit hur salvedigueah. Péhani eu dès qnemeret ur horv hac e zou gaunet ag er Uériés Vari dré opération er Speret-Santel, Hac en dès hum hroeit Dén.

» Pêhani zou bet chuê grucifiet eid-omb idan
» Ponce-Pilat, en dès anduret hac e zou bet laqueit
» en ur bé. Pêhani zou ressuscitet en drivet de reve
» er Scritur. Pêhani zou montet d'en Nean hac
» azéet én tu dihen d'en Lad. Pêhani e zei un eil
» guêh lèn a bloêr eit jugein er-re vihue hac er-re
» varhue, hac a behani er Ranteleah e vou hemh
» fin. Me grêd ér Speret Santel, pêhani zou ehue
» Done hac e ra er vuhé; pêhani e za ag en Tad
» hac er Mab, pêhani zou adoret ha glorifiet as-
» sambl guet en Tad hac er Mad, pêhani en dès
» conzet dre guêneu er Profætet. Me grêd en Ilis
» pehani zou Unan, Santel, Catholiq hac Aposto-
» liq. Me hanàu ur Vadiend hemb quin eid er re-
» mission ag er pehedeu, hac ingorto-on a re-
» surrection er-rè varhue, hac ag er vuhe de zonnet.
» El-cé re-vou groeit. »

Er Symbol-zé e zeli bout cannet ol assambl, él d'un henal, ha non pas pozén-ha-pozén el er Psalmeu. N'el larér ordinæremant meit d'er Sulieu ha d'er Gonilieu principal, él mei Goulieu er Ueriès, rè en Apostolet ha rè en Doctoret ag en Ilis, a gaus d'er péh ou dès groeit eit gerdêg ha dihên er Fe.

*En Offertoer, pé Prov ag en Hosti.*

*Contamplet Jesus doh hum offrein d'é Dad éternel é Sacrifice eit hur pehedeu.*

Arlerh er Symbol er Belêg e salud er hohl drê er honzeu-men; *en Eutru-Doué re-vou gueneoh:* ha goudé m'ou dès rescondet, *ha guet hou speret,* eit discoein é mant attàu joentet a attantion guett'ou, ean ou avertiss de renehuéein ou devotion, en

ul laret, *Oremus* (Pedamb). Nezé er Beleg e lar un Antién tennet ag er Scritur santel, ha péhani e jauge guet er péh e ya d'ober.

Guharal, opèn en Antién, é cannait ur Psalm durand ma hoai occupet er Beleg é receu proveu er Fidelet. Mæs a oudé mei torret er mod de monet de hrov én Overén, a gans d'en abusancen e arrihuai diarben quement-cé, bénignein e rèr bara, péhani zou offret e hanhue er bobl, eit hout rannet itré d'ai e sign a union hac a Gommunion. El-cé er Beleg n'oûr bermen de Zoué meid er hara hac er guin destinet eid er Sacrifice, hac e oai provet guharal dré er bobl Quemér e rait én amzér-hont ag er proveu er péh e oai requis eid en Overén hac eit sacremantein er-ré e oai disposet de gommunienn, ha bénigueiu e rait er rest eit hont rannet é sign a Gommunion, itré er-ré e assistai én Overèn hemb communiein.

Er Beleg en ur offrein er hara de Zoué, e lar er bedén-men:

« Recenet, ô Tad santel! Doué ol-huissant hac
» éternel, en Hosti-men pur ha glan, e offran
» deoh, mé hon servitour indign, deoh-hui men
» Doué, en Doue bihue ha veritabl: m'en offr
» deoh eit me féhedeu, péré zou hemb nombr, eit
» m'offanceu ha lisidantæt, eid ol er-ré zou amen
» present, ha memb eid en ol Fidelet Crechenion
» bihue ha marhue, eit ma von aveid-on hac
» aveit-t'ai ur vamen a salvedigueah eid er vuhé
» éternel. El-cé re-von groeit.

A pe lar er Beleg quénd er Gonsecration *un Hosti pur ha glan*, ne gonsider qnet a uchou er hara hac er guin revé er peh m'en dint a nehai ou

hunan, mæs revé ma teliant bout changet ér sustance a Gorv hac a Oaid Jesus-Chrouist, péhani zou é gurionné en Hosti pur ha glan offret eid effacein hur pehedeu.

En ur gaigein en deur guet er gùin ér Halice, er Belég e lar er Bedèn-men :

« O Doué, péhani dré un effæd admirabl a hon » ç'ol-hnissance, en dès crouéet Mab-Dén ag un » nature qu'en excellant, ha péhani dré ur marveill » hoah brassoh, en dès reparet hou labour *couchiet dré er péhet*; accordet temb dré er Mistér » e represantt er gùin hac en deur-men caiget as-» sambl, er græce de vout lodég é Divinite hur » Salver Jesus-Chrouist hou Mab, péhani en des » hum humiliet bet-hac hum obér Dén él-omb, » ean péhani e vihue hac e joniss ag er memb gloër » gueneoh ha guet er Speret-Santel, un Doue » hemb quin, a viscoah de virhuiquin. El-cé re-» vou groeit. ».

Er Belég e gaige ur hanniq deur é-mésq er gùin, él m'en doai groeit Jesus-Chrouist a pe institnas er Sacremand ag en Autær eit representein : 1° Er Mistèr ag en natur a Zen hac en natur Zoué joentet assambl e Jesus-Chrouist, 2° en union misterius e zou itré er Fidelet ha Jesus-Chrouist; 3° en deur hac er Goaid e ridas ag é gosté ar er Halvær. Er Belég e vénig en deur, ha non pas er gùin, rac er guin a-ze e représantt hur Salvér ; en deur e represantt er bobl, hac er bobl hemb quin en dès dobér a vout bénniguet ha purifiet eit hout joentet guet Jesus-Chrouist. El-ré e Overenneu er-re varhue en Ilis ne vénig quet en deur, eit rein d'antand n'hi dès mui berh er bet ar en ineannen tremenet ag er bed-men

Durand ma ra er Belèg er ceremoni-zé, er bobl e zeli hum humilieiu ha guulèu er græce de vout purifiet ha santefiet, eit ma veint cavet dign de dostad de Jeses-Chronist

En uu offreiu er Halice de Zoué, er Belèg e lar er beden-meu :

« O Doué! ni e offr deoh er Halice-meu a salvedigueah, hac e supli hou miséricord ma vou agreabl d'hou Majesté diviu, eit hur salvedigueah ha hani ol er bed. El-cé re-vou groeit. »

Er bedèn-zé e zou hoah ur merche é ma é hauhue er bobl e hoffrer er Sacrifice, hac é ma offret eid en ol. Er Fidelet e zeli enta hum joeutein arre guet er Belèg eit gobér en offrand-ce de Zoué, ha hum offreiu ehue guet t'ou.

Neze er Belèg e soupl e creis en Autær, hac e ra de Zoué é hauhue er bobl er beden-meu teuuet ag er Scritur Santel :

« Ni e hum bresantt dirac-oh, men Doué, guet ur speret humiliet ha guet ur galon glaharet; receuet ni guet truhe dohemb, ha groeit ma vou agreabl hur Sacrifice d'hou Majesté »

Arlerh eau e sàu é zeulagad hac é zeouru trema en Nean, èl pe vehaî eit degass u inou græce ha vertu er Sperel-Santel, hac ean e ra Sign er Groès ar er bara hac er guin, en ul laret :

« Deit, Speret santeficatour, Doué ol-buissaut hac eternel, deit ha beniguet er Sacrifice-meu destinet ha preparet eid inourein hou ç'Hanhue santel »

Neze ean e vénig en aeçans, guet péhani e han-

çans er bara hac er gûn, hac eu Autær, en ul laret er bedên-men :

« Groeit, men Doue, ma sauou beèd-oh eu an- » çans-men e hoès bénignet, ha ma tisquênnou » ar-n'amb hou misericord, etc. »

Er Fidelet e zeli ër momand-cé rein losq d'on halou trema Doué, cresqueiu on fedenneu gredus, ha goulên guet er Belêg er pêh e oulên aveit-t'on hac aveit-t'ai.

## El Lavabo.

*Consideret pebêh un tarh-calon oai bet eit Jesus bout condannet guet ur Juge, pehâms e ouiai sur é hoai innoçant. Hilleih e ra hoah dehou bamdé er memb affront guet Pilat.*

Er Belêg e olh é zeourn eit rein d'antand é teher bout pur a speret hac a gorv eid offrein er Sacrifice santel; rac-cé ean e supli en Eutru-Doné de hurifiein é galon ag en distérran fauteu, en ul laret er Pozenneu-men ag er Psalm 25. Hac er hobl ue ouhai quet gober guel eit ou laret ebué guet-t'ou. Rac mar dai ret bout pur eid offrein er Sacrifice, red-é ebue bout pur eid assistein én ou èr mod ma houlèo Jesus-Chronist.

« Me olhou men deourn guet er-ré dibêh hac » innoçant, ha me hum zalhon tost d'hou ç'Autær, » men Doué, eit cleuet hou mêlein, hac eit bru- » dein hou marveilleu. Me mès bourret ma vezai » bet brabne hou ti, hac el leh a zamurance hou » cloêr. Ne gollet quet m'inean guet er-ré n'ou des » quet hou tougeance, na mem bubé guet en dud » malicius, pere durand ma rant ag un tu gueu e » peh mod doh en Nessan, e fal dehai hou ç'inou-

» rein ha pligein deoh ag en tu aral. Mæs eid-on-
» mé, me mès goarnet m'inean divlam, delivret
» mé, hac bou peêt trubé doheign. Me mès qnër-
» bet attàu guet en bénd a urionne. M'hou mélou,
» men Doué, én assembléien. Gloër d'en Tad, ha
» d'er Mab, ha d'er Speret-Santel, etc. »

Arlerb el *Lavabo*, er Beleg e sàn é zenlagad hac é zeourn trema en Nean, eid offrein boab de Zoué er bara bac er güin, en dès deja offret peb-unan d'e du. Eit quement-cé eau e soupl e creis en Autær, en ul laret :

« Recuet, Drindèd Santel, en offrand-men e
» ramb teoh é mimoër a Bassion, a Resurrection,
» bac a Ascansion Jesus-Chrouist bur Salvër,
» bac e inour en Itron Vari perpet Guéries,
» é inour S. Yehàn er Badéour, en Apostolet S.
» Pierr ba S. Paul, é inour er-ré zou ou Releguea
» amen (en ol e nnair é hès Releguen er mein sa-
» cret), hac en ol Sænt aral, eit ma caveint én-
» ou on gloér, ha ni hur salvedigneab, hac eit
» ma pligeon guet er Sænt e inouramb ou mimoër
» ar en doar, pedein aveid omb én Nean, dré Je-
» sus-Chrouist hur Salvër. El-cé re-vou groeit. »

Er bedén-zé joentet guet er-ré zou én hé rang, e zou ur merche é ma offret er Sacrifice ag en Overèn eit representein er Misterieu principal a vubé Jesus Chrouist. Er güin bac en deur caiget assambl e represantt Incarnatinn hur Salvër, dré bébani en natur a Zoué hac en natur a Zén e zou bèt joentet assambl én ur memb Person. En offrand e ra er Beleg ag er bara hac er güin quénd er Gonsecration, e represantt Gannedigueab hur Salvër, péhani, èl ma lar S. Paul, en dès bom offret aveid omb d'é Dad Eternel, én un antréoin ér bèd. Er Gonsecra-

tion a Gorv hac a Oaid hur Salvér idan en apparanceu ag er bara hac er gùin, e represantt é Varbue ar er Groès. Anfin en offrand e ra er Belég a Gorv hac a Oaid hur Salvér arlerh er Gonsecration, e represantt é Resurrection, dré béhani é ma antréet én ur stad n'en dai mui chujet de zroug er bet, hac é Asçansiou, dré béhani é ma hum bresantet lén a bloër én tu diheu d'en Tad Eternel. El-cé a pe yamh d'en Overèn, ni e eël laret é hamb de nélet Jesus-Chrouist é quemer ur horv, é tonnet er bed, e verhuel, é ressuscitein, é vontein d'en Nean, etc.

Offrein e rér ehue er Sacrifice eit gloër er Sænt, rac m'ou dès obligation ag ou gloër d'er vertu a Sacrifice Jesus-Chrouist, pébani zou continuet en Overèn; rac él m'en dai glorifiet Jesus-Chrouist dré er Sacrifice ag en Overen, er Sænt, péré zou é vambren, e zou ehué lodéq én é bloer, rac er Sænt e gav ou gloër doh hum offrein guet Jesus-Chrouist ou fèn, hac èl-cé en Overèn e zou assambl Sacrifice er pèn hac er mambren.

Er bobl e zeli contamplein er Misterien comprénet ér bedén-zé, ha hum joentein guet er Belég eit hé laret.

## *En* Orate, Fratres.

*Consideret pebeh méh oai bet eit Jesus bout presantet d'er bobl guet ur goh vantell ru ar é zivoai, ur gorzen én é zourn, ha bout comparaget doh Barabas, ul lair, un torfætour. Ne ret hui bamdé er memb insult dehou?*

Arlerh er bedén hun nés expliquet, er Belég e voq d'en Autær, hac e zistro doh er bohl en ul laret:

« Pedet, mem berder, ma von me Sacrifice,

» pehani zou ehue bon ç'hani, agréabl de Zoué en
» Tad ol-huissant. »

Er bobl e sèntt doh er Belèg, hac e huïn joentt
guet-t'ou eit pedein èr mod-men :

« Plïgéet guet Doué receu er Sacrifice e offret
» debou, hac e offramb ehue dré hou teourn, eid
» inour ha gloër é Hanhue, eit hur profitt particu-
» liér, hac eid avantage ol é Ilis santel. »

Réd-é ma tei er Fidelet de laret er honzeu-ze a
greis ou halon, en ur gonsiderein penaus : 1° Er
Belèg e offr er Sacrifice non pas hemb quin é
Hanhue Jesus-Chrouist, mæs ehué é hanhue en
Ilis; 2° Er bobl e zeli hum joentein guet er Belèg,
hac offrein guet-t'ou er Sacrifice, 3° Er Sacrifice e
zou offret eid inourein Doué, hac eit profitt er Fi-
delet péré en offr, de laret-é, eit meritein dehai er
remission ag ou féheden, hac en ol grœceu ha se-
courieu spirituel ha temporel ; 4° Ol en Overenneu
e larér, e zou eid avantage en Ilis, penaus-benac
m'en dès er-rò e recommandér é particuliér, ul lod
special én-ai.

Goudé m'en dès er Belèg dastumet dezirieu ha
santimanten er bobl, en ur rescond, *Amen* (El-cé
re vou groeit), ean e lar ur bedèn e hanhuér *Se-
crett* (merhad), rac n'he larér quet a voeh ihuel.

En Ilis en dès reglet ma vezai laret el-cé en Ove-
ren lod ag er pedenneu a voeh ibuel, lod aral dis-
sonniq, non pas ma fal dehi cuhein doh er Fidelet
er pèb 'e oulèn guet Doué aveit-t'ai, mæs eit laus-
quein leh guet-t'ai d'obér ou reflexioneu particuliér
durand ma pèd er Belèg é hanhue en assamblé, pe
quênt oh eit dégass chonge tebai penaus Jesus-
Chrouist durand é Bassion ne zeuhantèras quet

hurhud ur gair, deusto peguemènd en eu anjuliait hac en eu outrageait.

## *Er* Preface. *Er* Sanctus.

*Consideret guet pêh doustér é souffr Jesus bout condannet de verhuel doh ur Groés.*

Er Belêg e achibna er hedèn hanhuet *Seerett*, él en ol pedenneu ag en llis, drè er houzeu-men : *Dré hur Salvér Jesus-Chrouist, pêhani e vihue hac e jouiss ag er memb puissance ha gloer guet en Tad ha guet er Speret-Santel*; nezè ean e sàu é voéh el eit goulèn guet er bohl mar dint contant ag er pêh en des goulennet guet Doué aveit-t'ai, en ul laret: *A viscoah de virhuiquin;* quentêh er bohl eit dis-coein eu ou dès laqueit ou attantiou ha pedet ehue guet er Belêg, e rescond tehou : *El-cé re-vou groeit.* Ean e goutinu, hac e salud er bohl, el en ordinær, drè er honzeu-men :

*Er Belêg.* En Entru-Doué re-von gueneoh.
*Er Bobl.* Ha guet hon speret.
*Er Belêg.* Reit lusq d'hou calmeu trema en Nean.
*Er Bobl.* Ni ou dalh sàuet trema Doué.

Ean e ra dehai en avertissemant-cé, rac m'eu dai reqnis hum sehuel drès er squèuden ha montein a speret beèd leiu en Nean eit bond ér stad de hum joentein guet en Ælet, ha de gaunein guet-t'ai er Hantiq, *Santel, Santel, Santel*, etc. Ha mar manquamb nezè a renehuéein hou attantion hac a sehuel hur halon trema Doué, ni e larou gueu en ul laret, *habemus ad Dominum.*

Goudé m'en devai er Fidelet disclæriet ou dispo-sitiouen, er Belêg e goutinu :

*Er Bolèg.* Trugairicamb er Mæstr souveræn hun Doué.

*Er Bobl.* Just ha ræzonabl-é quemênt-cé.

Rêd-é ma vou er bêg hac er galon de unan eit prononcein er rescond-cé.

*Er Belèg :* « Ya sur, digu ha just-é, un dra ræ-
» zonabl ha salvus-é hou taugairicad de bep cource
» ha partout, o Tad santel, Doué ol-bnissant
» hac éternel, dré Jesus-Chronist hun Eutru; dré
» béhani en Ælet e vêl hou Majesté, en Domi-
» nationeu hé ador, er Puissanceu hé inonr gnet
» un dougeauce respêtuus; ol en Nean hac er
» Vertuyen ag en Nean hac er Serafinet heurus e
» gan ol assambl gloër dehi guet er brassan joc.
» Guet-t'ai e teziramb ebué, mar plige gueneoh,
» joentein hur boéhien, eit laret teoh guet un
» humbl avouécauce :
» Santel, Santel, Santel-é er Mæstr souveræn,
» Doué en Arméieu : En Nean hac en doar e zou
» cargnet a hou cloër, *Hosanna* é lein en Neau.
» Re-vou mélet ha trugairicait † en hani e za é
» Hanhueen Eutru-Doué. *Hosanna é lein en Nean.* »

Er guir *Hosanna* e senéfi, salud, gloër ha béni-diction. Er Préface-zé e zou en hani cammum hac ordiuær : rac bout-çou ré propr d'er Sulieu ha Gouilieu principal durand er blæ : hui ou havou él Livr a Officeu en Ilis.

En Ilis en dès désquet er Hantiq *Sanctus*... guet er Profæt Isai, péhani, én ur visiou, e gleuas Cherubinet doh er hannein. Hi hé dès ean hirreit guet er bonzeu e laras hugalé er Juivet eid inourein Jesus-Chronist el ma hantréai é Jerusalem : *Re-vou mélet en hani a za é Hanhue en Eutru-Doué...* Hac

en ur brononcein er honzeu-zé er Belég e ra Sign er Groès, eit rein d'antand penaus en action dre héhani é ta Jesus-Chrouist devad omb ar en Autær, e zou ur representation ag er Sacrifice ag er Groès

Durand er Préface er bohl e zeli hum joentein guet er Belég eit trugairicad Doué èl-d'ou, hac eit hum zisposein de laret a greis ou halon guet en Ælet : *Santel*, *Santél*, *Santel*, etc. ; ha guet en Ilis : *Re-vou mêlet en hani e za*, etc

## Canon en Overèn.

*Héliet Jesus é monet d'er Halvær, guet é Groès ar é ziscoai.*

Rai hir vehai expliquein guir ha guir er pedeneu-men : erhoalh-e ma houïon er Fidelet é general petra e oulen er Belég aveit-t'ai. Hanbuet-int *Canon*, rac ma comprênant er regl certæn, hac er honzeu dre béré é ma bet groeit attau, hac é vou groeit perpet er Gonsecration

Arlerh er *Sanctus*, er Belég e sau é zeulagad hac é zeouru trema en Nean, hac e gommance er bedeu-men, en ur souplein hac en ur voquein d'en Autær :

« Ni hou supli enta, Tad lén a rouster hac a
» visericord, ha ni e oulen gueneoh dre Jesus-
» Chrouist hou Mah uniq hun Eutrn, ma hagree-
» hait ha ma véniguéhait er Proveu-men ✝ e of-
» framh teoh de guettau eit hou c'Ilis Catholiq, eit
» ma pligeou gueneoh rein dehi er peah, hé hon-
» servein, hé laqnad de unan, hac he hondui
» partout dre er héd, guet hun Tad Santel er Pab,
» guet hun Escob, hac er-ré hur hondui hac e

» gommand ar-n'amb a hon perh, ha guet ol er-re » e ra profession ag er Fé Catholiq hac Apostoliq. »

Er Belég en ul laret, *ma véniguéhait er proveu-men, etc.*, e ra tair guéh Sign er Groès ar er hara hac er guin, eit rein d'antand n'en dai meit dre er vertu a Groès Jesus-Chrouist e heell en offrandeu-zé bout béniguet hac agreet guet Doué.

Er hedèn-zé e zou hoah ur merche splann penaus: 1° Ol en Overenneu e zon offret eid en ol Fidelet Catholiq, hac e spécial eit er-ré zou carguet a hur hondui revé en inean ha revé er horv, eit ma heül-lehemb, èl ma lar S. Paul, hihuei é santeleah, é peah ha tranquilité.

2° En ol Overenneu e houlènnér guet Doue eid en Ilis, 1° *ma vei dehi er peah* inemp d'er-re e ra hrizel dehi a zianvès; 2° *m'hé Rouservou er guir* Fé inemp d'er-ré e attaq hé Doctrin, èl mei er Juivet, er Bayannet hac en Héritiquet: *m'hé laquei de unan* inemp d'er Sismatiquet ha d'er-ré e glasq laquad dissancion itre hé bugale *m'hé honduiou* eu ur rein dehi Bugulion mat ha sourcius de zistroein er heberion ag er goal hènd ha d'ou laquad én hènd a urionne.

3° Ne hedèr quet è publiq eid en Huguenaudet, en Héritiquet hac er-ré escomminiet, mæs deliet-é goulèn eit-t'ai e segred ma hum gonvertisseint.

Goude m'en dès er Belég pedet eit en Ilis e general, ean e hed eid er-ré zou presant én Overèn, hac eid er-ré e fal dehou recommandein de Zoue e special, en ul laret:

« Hou peet chsnge, men Doué, a hou servite-» rion hac a hou serviterezet *N. N.* »

A-zé er Belég e ra un tamiq arsàu eit recomman-

dein é partieuliér er-ré ma lar en Overèn én ou intantion.

Leinein e rait guharal én Overèn tri roll : ér hetan é hoai merchet hanhueu er Fidelet péré e oai en ur garg benac ihuel, pé en doai rantet ur chervige henac d'en Ilis; ha henneh e oai leinet a voeh ihuel en andræd-men ag en Overèn.

En eil roll é hoai merchet hanhueu er Sænt, é special er Vartiret, hac a pe gavait en doai meritet unan-benac dré é viraoleu ha vertuyeu bout laqueit é rang er Sænt, ne rait quin meit merchein é hanhue ér roll-zé, pé ér *Hunon*, el ma larait neze; a-va zé é ma deit er guir *canonisein* ur Sant, hac en usage de leine hanhueu er Sænt é Canon en Overèn. Er roll-ze e formai er beden e yamb d'expliquein touchant.

Anfin ar en drivet roll é hoai merchet hanhueu er Fidelet e varhuai ér Gommunion ag en Ilis, ha henneh e oai leinet én andræd ma peder eid er-ré varhue arlerh er Gonsecration. Mæs a oude ue vourr quet mui er bobl ag en Officeu hir, en Ilis en dés groeit ur regl general, ha lansquet peb unan libr én ur certæn fæçon de hedein eid er-ré ma toug e intantion.

Goude m'en des er Belég offret er Sacrifice eid ol en Ilis, ha recommandet er-ré ma fai dehou pedein aveit t'ai, ean e offr é special eid er-ré e assist én Ovoren, hac e hanhue hillcih a Sænt, eit ma pligeou guet Doué dré ou intercession s-uillein e véridiction ar en Ilis. Chetui pe-dost er bedèn e lar eit quement-ce.

« *Hou peét chonge* ehué a ol er-ré zou amen » presant, eit péré é hofframb, pé peré e offr deoh

» dré hun deourn er Sacrifice-men, aveit-t'ai, hac
» aveit ou ré, (*er gurreu-zé e zaco é homb obli-*
» *get de bedein en eil aveid éguilé ér Sacrifice ag*
» *en Overén*), aveid er remission ag ou fehedeu,
» aveit tènneiu ar nehai er secourien necessær revé
» er horv ha revé en inean, aveid hou ç'adorein
» hac hou trugairicad, (*er pedair intantion guet*
» *péré é ma offret er Sacrifice*), én union guet er
» Uériès glorius Vari, Mam d'hun Doué ha Salvér
» Jesus-Chrouist, ha guet en Apostolet ha Mar-
» tiret Pierr ha Paul, Andreu, Jâq, Yehan, Phi-
» lipp, Bartholomé, Maheu, Hémou ha Thadé,
» Lin, Clet, Clemau, Xist, Corneli, Cyprian,
» Laurauce, Chrysogôn, Yehân ha Paul, Com
» ha Damian, ha guet en ol Sænt aral, cit ma pli-
» geou gueneoh dré ou meriteu ha pedenneu ac-
» cordein demb attàu ha partout hou secour ha
» protection dré Jesus-Chrouist hur Salver. »

Durand er bedén-zé er bobl e zeli bum joeutein guet en Ilis e zou én Nean, eid offrein er Sacrifice, ha goulen guet Done er græce de guêrbet ar hazeu er Sæot, eit ma veint un dé lodéq én ou zriomfl.

## *Er Belég e olo en Hosti guet é zeourn.*

***Considerel pebèh ur méh oai bet de Jesus, er burtæd memb, bout dihusquet dirac er bobl, ha bout etaguet nuah doh er Groes.***

Èn goh Lezèn a pe falai de unan-benac offreiu ur Sacrifice, ean e laquai é zeourn ar bèn el lon e bresantai cit bout sacrifiet, él pe vezai het eit disclærien dre en action-zé é hanauai en en dosi meritet er marhue, mæs el ne oai quet mæstr ar é

vuhé, é presantai en Hosti-zé eit bout sacrifiet én é léh, hac é pedai Doue de seellet doh en dezir ag e galon diarben en offrand e rai d'é Vajesté, ha de bardonnein dehon é bebedeu. Guet er santimanteu-zé é basten ehue er Belég e zeourn ar en Hosti e hanhue er Fidelet, èl pe vehai eit laret : *Men Doué, meritet un nes er marhue dré hur pêhedeu; mæs él n'en dai quet capabl hur goard-m d'effacein hur fauteu na de zistannein hou colër, é hamb de bresantein én hul léh hou Mab umq, e gargamb a hou ç'adorein aveid omb, hac a bayein hun delé.* Er bobl e zeli a-ze hum offrein de Zoue dre Jesus-Chrouist ha guet jesus-Chrouist, èl un Hosti bihue pehani e hum zispos de souplein e peb tra idan é volanté santel. Ne fehènt quet gober guel eit laret er beden-men e lar nezé er Belég :

» Ni hou supli enta, men Doue, d'agréein en » offrand-men, dre behani e hanauamb ol é bomb » chujet ha déléabl deoh, eit ma pligeou gueneoh » rein demb er peah ér vuhé-men, hun delivrein » ag en dannation éternel, hac hul laquad én nombr » ag er ré choæget eit bout heurus gueneoh de » virbuiquin, dré Jesus-Chrouist hur Salvér. El- » ce re-vou groeit. »

Arlerh er beden-zé er Belég e ra Sign er Groès istroh eid ur uéh ar er bara hac er guin, eit annoncein é raug Marhue Jesus-Chrouist, pehani zou represantet ha continuet er Sacrifice ag en Overen. Honnen-e er beden e lar neze : u'en des quet ur guir de goll a uehi.

» Pligeet gueneoh, ò Doué, ni hou supli, gober » ma vou en offrand-men héniguet é peb mod †, » receuet †, approuvet †, ræzonabl hac agreabl di-

» rac bou teulagad, eit ma tei de vond aveid amb
» Corv † ha Goaid † hou Mab Jesus-Chrouist hur
» Salvér. »

Jesus-Chrouist é en Hosti-zé, pëhani zou bet *béniquet*, ha santefiet revé mei Dén, dré é Incarnation, offret ha *receuet* en é Gannedigueah, sacrifiet hac *aprouvet* ar er Groes, deit de vout tout spirituel ha *ræzonabl* dre é Resurrection, presantet hac *agréabl* de Zoué dré é Asçansion. Ni e oulen chue dré er beden-zé er græce de receu santelemant hac eit hur salvedigueah, Corv ha Goaid Jesus-Chrouist ér Sacremand ag en Autær. Er bobl e zeli durand m'hé larër, renehuéein ou attantion, ou Fe hac ou devotion, rac tost-e Jesus de zisquên ar en Autær.

## *Er Gonsecration.*

### *Adoret Jesus sâuet ér Groès.*

A Pe dosta d'er Gonsecration er Belég e change a langage. Beêd er momand-cé can e gonz én é hanhue propr hac é hanhue er bobl : mæs a-zé ean e guemér léh Jeaus-Chrouist, pé quêntoh Jesus-Chrouist-é e gonz hac e gonsácr dré é guéneu. Ehue ne ra ean meit dévis er peh en dès Jesus-Chrouist groeit ha laret. Ean e guemér er bara, hac er Halice arlerh, èl ma ras Jesus-Chrouist : ean e sâu e zeulagad trema en Nean en ur drugairicad Doué, èl ma ras Jesus-Chrouist : ean e bromonce er guirieu e brononças Jesus-Chrouist, ha dré er guirieu-zé ean e change, èl ma ras Jesus-Chrouist, er bara é Corv, hac er guin é Goaid Jesus-Chrouist : quênd achihue en Overèn, ean e

dorr en aparanceu ag er hara, hac ou rann, él ma ras Jesus-Chrouist. Goudé m'en dès dré er houzeu divin-zé changet er sustance ag er bara ér sustance a Gorv hur Salvér, hac er sustance ag er gùin er sustance ag é Oaid, ean ou ador guéh-t'er-néh, hac ou disco d'er Fidelet, eit m'ou adoreint, hac eit cepresantein Jesus-Chrouist sánet ér Groès.

Durand er Gonsecration er bobl e zeli coutamplein er péh e basaar en Autær, goher un Act a Fé ar en transustantiation, ha pedein Doué d'ou changein ol é Jesus-Chrouist.

Arlerh er Gonsecration, er Belég e soupl isellan ma heéll, eu ul laret er houzeu-men a Jesus-Chrouist :

« Quel liès guéh ma rehait quemènt-men, groeit
» ean guet chonge a hanan. »

Nezé ean e gontinu d'offrein de Zoue Corv ha Goaid adorabl Jesus-Chrouist, dré er beden-men :

« Rac-cé, men Doué, ni ou serviterion, ha gue-
» nen h hon pobl santel, guet chonge a Bassion er
» memb Jesus-Chrouist, ag é Résurrection hac a
» é Asçansion glorius, ni e offr d'hou Majeste, ag
» en donæzoneu e hoès groeit temb hac e hoès la-
» queit itré hun deourn, un Hosti pur †, un Hosti
» sautel †, un Hosti glan †, er bara ag er vuhé
» eternel †, hac er Halice ag er salvedigneah per-
» petuel †. »

N'en dai quet mui eit béniguein en Hosti é ra er Belég Sign er Groès ar nehou arlerh er Gonsecration ; mæs eit rein d'antand penaus er Sacrifice ag en Overèn e dènn ol é nærb ha vertu ag er Sacrifice ag er Groès, péhani zou, el m'hun nés liès remerquet, represantet ha continuet ar en Autær.

En offrand-cé e ra er Belég de Zoué a Gorv hac a Oaid Jésus-Chrouist arlerh er Consecration, e zon, èl m'hun nès laret én un expliqueïn er bedén e zou itré el *Lavabo* hac en *Orate Fratres*, ur representation ag en offrand e ras Jesus-Chrouist ag é Gorv hac é Oaid eu un antréein én Nean dré en Asçansion, hac e rei dalb-mat durand en éternité Rac-cé é lar er Belég en en offr de Zoné guet chonge hac é mimoér a Resurrection hac a Asçansion Jesus-Chrouist. Ean e lar hoah é hoffr de Zoué, *ag en donœzoneu en dès laqueit itré hun deourn un Hostì pur.....* rac en Hosti pur-zé ne hum gav present ar en Antær nameit dré er changemand admirabl e zon bet groeit ag er bara hac er gùin, péré zon donæzoneu hun nès recenet guet Doué, é Corv hac é Goaid hur Salvér, péré zon en Hosti pur, santel ha glan, hac er bara a vuhé disquénnet ag en Nean, revé conzeu ha promess Jesus-Chrouist.

*Er Belég e oulen guet Doué ma tei en ol de brofitein ag er Sacrifice e offr d'é Vajesté.*

*Consideret peguémènd en doai bet Jesus d'andur durand tair ær ma hoai bet é buhé doh er Groez.*

GOUDÉ m'en dès er Belég offret de Zoué er bara a vuhé hac er Halice a salvedigueah, ean e oulén ma tei en ol de vout lodéq é meriten Jesus-Chrouist quer present ar en Autær, él ma hoai ar er Halvær. Ean e gommance dré er bedén-men :

» Pligeèt guenoh, man Doué, agréein er Bara» men a vuhé hac er Halice-men a salvedigueah, » èl ma hoès agréet donæzonen Abel hou servi» tour, ha Sacrifice er Patriarche Abraham, hac

» hani hou Pelég bras Melchisedech, *rac bout çou » amen* ur Sacrifice santel hac un Hosti pur, *é » comparage doh er-ré hont.* »

Er bedèn-zé en dès dobèr a voud expliquet. Jesus-Chrouist eid boud agréabl d'en Tad éternel, n'en dès quet dobér a vont recommandet : n'en dai quet enta a gaus tehou, mæs a gaus temb-ni e ra er Belég er beden-zé, pébani e zeli bond antandet ér mod-men :

» Men Doué, a pe ne hoès agréet guharal Sacrificeu Abel, Abraham ha Melchisedech nameit rac ma hoénd er figur ag en hani e offramd » teoh hinihue, ha dré guement-cé chérisset en dud » ou offrai deoh; ni hou conjur de durel ar-n'amb » ur seell amiabl, a p'en d'ai güir é hofframb teoh » Jesus-Chrouist, en Hosti figuret dré er Sacri- » ficeu-hont. »

(Mar caret leine Histoër en ancién Testamand, hui e vélou petra-e-bet Sacrifice Abel, hani Abraham. hac hani Melchisedech, hac é péh fæçon é hoent, drés er Sacrificeu ag er goh Lézèn, er figur » hani Jesus-Chrouist.)

Arlerh er péh hun nès expliquet, er Belég a soupl e creis en Autær, eit hum humiliein dirac Doue, hac e lar er bedèn-men :

» Doue ol-buissant, ni hou supli d'ordréneiñ » ma vou douguet en Hosti-men bet-bac hou ç'Au- » tær santel dre zeourn en Ælet, acelfin goudé m'hur » bou receuet Corv ha Goad sacret hou mab uniq, » ma vehémb carguet ag en ol bénidiction ha græ- » ceu ag en Nean, dré er memb Jésus-Chrouist hun » Eutru. El-cé re-vou groeit. »

Er bebèn-zé e oulèn arré boud expliquet : rac

Jesus-Chrouist, eit boud-ean ar en Autær, ne güitta quet en Nean, hac èl-cé n'eu des quet dobér a vout douguet d'inou dré zeourn en Ælet. Mæs el m'en dai carguet en Ælet a bresantein de Zoué pedennen ha sacrificeu en dud, er Belêg è hanhue er bobl e oulen ma tei un Æl èl pe vehai de chaurrein en dezir hun nès ma vou er Sacrifice ag en Overèn profitabl aveid-omb, ha de bresantein en dezir-zé de Zoué. Just-èl pe larehai :

« Men Doue, n'en domb quet ni dign de bresantein deoh en Hosti pur-men en ur fæçon ma » vou profitabl aveid-omb, èl ma teziramb, rac- » cé commandet de unan ag en Ælet e zou dalh- » mat dirac-oh, presantein hun dezireu d'en Au- » tær santel (Jesus-Chrouist) èn Nean, ha hum » joentein guenemb eit ma vou profitabl aveid-omb » en offrand e ramb a nehou ar en doar. »

Er hedén-zé e zou ur suit ag en aral, bac er bobl ne oubai quet gobér guel, eit ou laret a galou guet er Belêg.

## *Er Belêg e bèd eit er-ré treménet.*

*Laërrœd-ou cleuèt jesus è pedein eid er-ré el laquan d'er marhue, hac è hescuesin ou zorfet !*

Amen oai é lenait guharal en drivéd ag er rolleu a béré en huu nès conzet.

Goudé m'eu dès er Belêg hum groeset èn achémaud ag er beden hun nès expliquet, ean e sàu é zeourn trema en Nean, en ul laret :

« Hou peèt chonge ehué, men Doué, a hou ser- » viterion ha servitoureset *N* ha *N.* peré en dès » hibuet èn hur raug er profession ag er memb » Fé guenemb, hac e zou marhuet è peah gue- » neoh. »

A-zé eau e ra un tamiq arsàn eit recommandein é particulièr en incanneu tremènet eit père e fal dehou pedein, hac arlerh ean e gontinu ér fæçon-men :

« Ni hou supli d'accordein dehai dré hou mise-
» ricord, ha de ol er-re e repos é Jesus-Chrouist,
» el léh a refræscadur, a sclærdér hac a beah, dre
» er memb Jesus-Chrouist hun Eutru. El-ce re-vou
» groeit. »

En Ilis n'offr quet er Sacrifice eid ul er-ré varhue é general, mæs eid er-ré zou marhuet guet er Sacremand ag er Fé, hac é peah guet Doné, ha n'en dint quet hoah arrihuet él lehuiné éternel. El-cé n'en offrér quet eid er Sænt, rac m'en dint dejà èl léh a refræscadur, a sclærdér hac a beah : n'en offrér quet chué eid er-ré dannet, rac n'on dès quet receuet, pe n'ou dès quet conservet er Sacremand ag er Fé, ha m'en dint marhuet é malgræce Done Mæs a fæd en incannen ag er Purgatoër, n'en des hanni a nebai u'en dai recommandet de Zoué é quemènd Overèn; hac en Ilis e oulèn avait-t'ai *er refræscadur*, a gans d'er ponahand ag en tan e andurant; *er sclærdér*, a gaus d'en tihoéldæd é péhani é mant; *er peah*, a gaua d'eu nebance ha treboulance e santant.

Er Bobl e zeli chué, peb-unan én é barticulièr, recommandein de Zoué eu ineanneu eit péré en en dès intantion; hac arlerh pedein é general eid ol er-ré zou ér Purgatoër.

*En* Nobis quoque peccatoribus.

***Pédet Jesus d'accordein deoh a vremen er memb græce e ras ar er Groée d'el Lair mat.***

QUÉND er Consecration, er Belég e oulèn guet Doué ma tei en Ilis e zou ar en doar, de vont lodèq guet er Sænt : arlerh er Gonsecration ean e oulèn ar memb græce eid en Ilis e zou ér Purgatoér, hac anfin eit-t'on hac eid er-ré zou presant ér Sacrifice. Rac-cé ean e sàn é voéh ér hommancemand ag er beden-men, eid avertissein er bohl de hum joentein guet-t'ou, hac ean e sco ar é galon, él er Publiquein ag en Aviél, en ul larét :

» Ha ni ehué queîh péherion ma bomb, hemb
» quin espérance meid én hou misericord hemb
» muzul, groeit ma vehemb lodèq ha participant
» guet hou ç'Apostolet santel ha Martiret, guet
» Yehan (er Badeour), guet Stevan (Diacr), Ma-
» hen (Apostol), Barnabé (Discipl), Ignace
» (Escob), Alexandr (Pab), Marcellin (Belég),
» Pierr (Exorcist), Felicité, Perpetu (Merhet di-
» méet), Agath, Luce, Agnès, Cécil, Anastasi
» (Guérieset), é compagnoneah péré en hou pe-
» damb d'hur receu, non pas a balamor d'hur me-
» riteu, mæs rac ma hoh mad ha misericordius.
» Dre Jesus-Chrouist hun Eutru : »

» Dré béhani e ret perpet germein ol er maden-
» men, en ou santefiet †, é ret dehai cresqnein †,
» en ou benignet †, bac en on ret temb. Dré-d'on †,
» guet-t'ou †, bac én-on †, é ma deliat teoh en ol
» mour ha gloér, ó Doué †, Tad ol-buissant aa-
» sambl guet er Speret-Santel †, a viscoah de vir-
» hiquein. »

Er Belég e hanhue a-zé nr Sant a bep condition,

mæa ol Martiret, hac can e onlen ma vehemb receuet én ou hompagnoneah, *non pas a gaus d'hur meriteu* .. rac, pe ne seèllehai Doué meit doh meriteu en dud, pihue e eèllehai pad en é bresance.

Eit comprénein er honzen-zé : *dré Jesus-Chrouist* .. *dré béhani é ret germein ol er madeumen, en ou santefiet, é rait dehai cresquein, en ou bénnguet, hac en ou ret temb*; rèd-ë remerquein e hoai én andræd-cé ag en Overèn, é rait gaharal er vénidiction ag er fréh, ag er potage, ag el leah, ag er mèl, ag er hiq, etc., eit goulèn guet Doué er græce d'obér un usage vad a nehai Penaus-benac mei changet er mod de vénigueín er madeu-zé durand en Overen, eu Ilis en dès conservet er bedèn e rait ar nehai, rac ma jauge asses gnet Corv ha Goaid hur Salver, péhani zou reit temb idan eu aparanceu ag er bara hac er guin

Expliquet hun nes deja perac-é é ra er Belég Sign er Groès ar en Hosti arlerh er Gonsecration A-zé can e ra guet en Hosti mamh tair gueh Sign er Groès ar er Halice, ha dihne neh via-a-vis d'er Halice, en ul laret : *dré-d'ou, guet-t'ou hac en-ou é ma dehet teoh en ol inour ha gloer, ô Tad albuissant assambl guet er Speret, etc*, eit rein d'antand n'en des meit Sacrifice Jesus-Chronist e eèllrantein de Zoué en inour e zou dehet tehou, ha n'eeller inourein Doué nameit *dré Jesus-Chrouist*, (hanni ne ya d'em Zad nameit dre-on); *guet Jesus-Chrouist*, (en-n'emb n'en dai quet gueneign, e zou inemp teign); hac é *Jesus-Chrouist*, (ur hranq distaguet a zoh er chouche, ne fehai quet dong freh.)

Er Belég en ul laret er guirieu-men, *é ma dehet teoh en ol inour ha gloer*, e sau er Halice hac en

Hosti assambl, eit discoein dré en action-zé quer clous èl dre er honzeu, n'en dai meit dré Jesus-Chrouist, guet Jesus-Chrouist, hac é Jesus-Chrouist, e heèll en Drinded adorable receu en ol inour ha gloër e zou deliet dehou. Sonnein e rér nezé ur hlob bihan, eid avertissein er bobl d'adorein Doue dre Jesus-Chrouist. Guharal ne oai quet queuléh arlerb er Gonsecration, mæs en andræd-men ag en Overen é sauait en Hosti hac er Halice eit bout adoret guet er Fidelet.

Er bobl durand er bedèn, *Nobis quoque peccatoribus*, e zeli chue scoeiu ar ou halon, èl er Belég, eit goulen guet Doue misericorde, hac er græce de vond un dè lodèq guet er Sænt e Ranteleah en Nean; ind e zeli trugaricad Doue ag en ol maden e ra demb dré Jesus-Chrouist, hac en adorein dre Jesus-Chrouist, guet Jesus-Chrouist, hac e Jesus-Chrouist, ér momand ma sau er Belég er Halice hac en Hosti.

## *Er* Pater noster.

***Caërræd un Testamand en dès groeit temb Jesus ar er Groes, en ur rein demb er Uéries eit bout hur Mam.***

En achémand ag er bedèn, *Nobis quoque peccatoribus*, er Belég e brononce a voéh ihuel er honzeu-men, *Per omnia secula seculorum*, (A vis-coah de virhuiquin), eit goulèn guet er bobl mar dint coutant ag er péh en dès groeit ha larei en ou hanhue; ha goudé m'ou devai reit ou housautemant en ur rescond *Amen* (El-cé re-vou groeit), ean ou houvi dré er guir-men, *Oremus* (Pedamb). de hum joentein guet-t'ou eid adressein de Zoué er bedèn admirabl en des hur Salver désquet temb.

Mæs quênt hé hommance ean e ra d'antand n'hur bezai jamæs credet hum adressein doh Doué guet quemend a gonfiance, queneve m'en dés Jesus-Chrouist désquet hac ordrénet temb er gohér. Rac-cé ean e lar a voèh ihuel e hanhne er bobl :

« Instruget ma homb dré Ourhæmeneu salvus, » ha revé en instruction divin e zon het reit temh, » ni e guemér en hardéhtæt de laret : Hun Tad pé-» hani zon én Nean, etc. » (Expliquet hun nès de-» ja er beden ze.)

Guharal ne laret quet calz, mui eit bermen, er *Pater* hac er *Credo* a voèh ihual nameit én Overèn : rac él ma hoai permettet d'er-ré ne oènt quet hoah badéet, assistein én officeu aral, cuhein e rait dob-t'ai er Misterieu, guet eun ne vezènt het profanet guet tud a béré ne oait quet hoah assuret. Mæs én Overèn, él ne oai meid er Fidelet en essamblé a oudé en Aviel, ne zougeait quet a ou laret u voéh ihuel. Mæs er hohl é leh rescond, *Amen*, el d'er pedennen aral, e lar pèn-d'er-bèn er seihvet gou-len ag er *Pater*. *Sed libera nos à malo*, (Delivret ni ag en drong), hac él-cé é hèrr guirien ind e onlèn quemènd él er Belég ; rac, él m'hun nès deja re-merquet, ér seihvèd goulén-zé e ma comprènet en hueh aral : ind e lausq guet er Belég de rescoud, *Amen* (El-cé re-vou groeit), hac él ma talh leh Je-sus-Chrouist en on hevir, er guir *Amen* én é vèg e senefi, *ya, me Zad, delivret ind ag en droug*. Ean e bonis memb ar en Eutru-Doné de seèllet doh dezir er Fidelet, hac én on hanhne ean e gontinn on goulèn ér fæçon-men :

« Delivret ni, men Doné, ni hou supli, ag en ol » drongueu treménet, present ha de zonnet; ha

» dré intercession en Itron Vari Mam de Zoué, » perpet Güériès, hac hou ç'Apostolet heurus Pierr, » Paul hac Andreu, accordet temh er peah ér vu- » hé-men, a-celfin dré er secour a hou misericord, » ne vehemb jamæs é sclavage er péhet, ha ma ve- » hemb perpet én abri doh peb sort dangérieu, dré » Jesus-Chrouist hou Mab uniq, hun Eutru, pé- » hani e vihue hac e jouiss ag er memb puissance » gueneoh ha guet er Speret-Santel, un Doué hemb » quin, a viscoah de virhuiquin. »

En drouguen tremenet, a héré é honléuuamb, guet er Belég, bout delivret, e zou hur péheden, en drougueu presant, e zou en tantationeu pére hun doug d'er péhet; hac en drougueu de zonnet, e zou er poénieu tamporel pé éternel, e stleige ar e lerb er péhet. Rac-ce a pe oulennamb guet Doué bout delivret ag er péhet, ui e oulen ehue bout delivret ag en ol drougueu, a p'en dai er péhet er brassan droug e fehai bout, hac ar ourièu ag en ol drougueu; hac a pe oulénnamb er peah, ui e oulen eu ol madeu; rac hemb er peah guet Doue, petra-é ol en treu ag er béd?

En ul laret er houzeu-men, *reit temb er peah...* er Belég e hum groéz guet er Blatinén-Calice, péhani zou er Symbol ag er peah, eit rein d'antand n'eéllamb hur bond er peah nameit dré Groès Jesus-Chrouist. Ean hé goulèn dré intercession er Sænt, eit bout surroh a vont cheleuet guet Doue; rac-cé ean e hanbue é spécial er Uériès glorius Vari, péhani zou Mam d'en Doué a beah, hac en tri quettau é-mésq en Apostolet, péré en dés anuoncet er peah d'en ol pobleu ag er béd, a herh Jesus-Chrouist.

Er bohl ne oubai quet gober guei eit laret er hedén-ze e segréd guet er Belég.

### *Er Belég e dorr en Hosti.*

***Contamplet Jesus é verhuel doh er Groes eit salvedigueah en ol.***

Ea Belég en un achihue er bedeu hun ues expliquet, e rann eu Hosti e tri peh, eit gohér èl ma ras Jesus-Chrouist pehani e dorras er bara sacret quend er rannein itré e Apostolet : eau e ra eu action-ze quenteh arlerh m'en des goulenuet er peah, eit rein d'antaud penaus Jesus-Chrouist n'en dai marhuet ar er Groes, ha ue hum ra demb ér Sacremand ag eu Autær, meid eit reiu demh er peah, hac hun delivrein ag en ol drougueu. En ol e ouair penaus a pe dorr er Belég eu Hosti, ne dorr quiu meid eu aparanceu ag er bara, èl m'hun nes laret en un expliquein er Sacremand ag en Autær.

É Spagn guharal er Belég e rai nau peh ag eu Hosti, eit represauteiu nàu Mister a Jesus-Chrouist. Er hettan e oai hauhuet *Incarnation*, en eil *Ganedigueah*, eu drivet *Circoncision*, er huarvet *Transfiguration*, er bempet *Passion*, eu huéhvet *Marhue*, er seihvet *Resurrection*, en eihvet *Gloér* Jesus én Neau, hac eu nàuvet *Ranteleah* Jesus a pe zei de jugein er-ré vihue hac er-ré varhue.

Mæs eu Ilis Latin é general ne rer meit tri peh ag en Hosti : Er Belég e gommuui bermen guet deu anehai (me lar *bermen*, rac guharal ne gommuniai meit guet unan hac ean e rannai en aral itré er Fidelet e zezirai commuuieiu), hac eu drivet e vai caiget ér Halice guet er Goaid précius. Er Belég quénd er

haigein guet er Goaid précius, e ra guet-t'on Sign er Groès tair guéh ar er Halice en ul laret : *re-vou perpet peah en Eutru-Doué guenoh ;* eit rein er vénidiction d'er bobl dré veritt en Hosti e zou bet torret eit-t'ai, hac er bobl e zeür d'er Belèg er memb bénédiction en ur rescond iehou, *ha guet hou speret.*

Er gustum-zé de gaigein ur péh ag en Hosti guet er Goaid précius, e zou deit diarbén en usage e oai guharal de rein er Gommunion d'er Fidelet idan en aparanceu ag er gùin, quer clous èl idan en aparanceu ag er bara : èl ne oai quet attan asses a uin consacret eit rein d'en ol, laqnad e rait èr Halice guin pehani ne oai quet consacret, ha caigein e rait èn e vesq ur péh ag en Hosti, èl ma rèr hoab Guinèr er Groès, eit ma vezai het ahoèl santefiet dré Gorv adorabl Jesus-Chronist Penansbenac ne rèr qnet mui er Gommunion d'er bobl idan en ibue aparance, en llis en dès conservet er mod de laquad ur péh ag en Hosti èr Halice, eit representein dré en aparancen-zé joentet assambl Resurrection Jesus-Chronist, avèl m'en dai representet è Varhne dré er bara hac er gùin consacret peh-unan d'è du. Er Belèg en ur oher er ceremouizè e lar er bedèn-men :

« Re-zei Corv ha Goaid sacret Jesus-Chrouist » caiget assambl, e vond aveid omb-ni peré e » hum zispos d'on recen, ur vamèn a vuhè eternel. » El-cé re-vou groeit. »

Durand ma torr er Belèg en Hosti, er bobl e zeli trugairicad Jesus-Chronist en dout bur baret betha rein demb é Gorv hac é Oaid precius eit bont magadur hun inean, ha goulèn ma von é Resurrec-

tiou uu arrès aveid omh ag er Resurrectiou glorius hag ag er vuhé eternel.

## *En* Agnus Dei.

*Consideret a vras er burhudeu e arrihuas ar en doar hac én Nean ér momand ma varhuas Jesus doh er Groes.*

Arlerh er ceremoni huu nès expliquet, er Belêg e lar tair gùch eu ur scoein ar é galon :

« Oen Doué, pèhani e efface pèhedeu er hèd,
» hou peèt truhé dohemb »

Mæs eu dairvet gùeh é leh, *hou peèt truhé dohemb*, ean e lar, *reit temb er peah ;* eit goulèn guet Doué er peab én Ilis, hac itré er Brincet Crechénion. Er hohl e zeli ehue laret er hedeu-ze guet er Belêg, pé hé hannein guet fé ha devotiou

Eu Overenueu a *requiem*, é leh *hou peèt truhé dohemb*, *reit temb er peah*, e larér, *reit tehai er repos éternel*, ha ue larer quet er guettan Oræsou e za amen arlerh. Rac eu Ilis n'offr er Sacrifice meid eid en ineanneu e zou ér Purgatoër; hac él m'en diut marhuet e peah guet Doue, ne chom mui da oulèn aveit-t'ai meit ma veint delivret ag ou foénieu ha ma heint d'er repos eteruel.

Arlerh en *Agnus Dei*, er Belêg e soupl e creis en Autær eit laret er hedèn-men

« O Salvér Jesus-Chrouist, péhani en dès laret
» d'eu Apostolet : me lausq gueneoh er peah ; me
» ra deoh me feah, ne seèllet quet doh me féhedeu,
» mæs doh fé hou ç'Ilis, ha pligeèt gueneoh reiu
» dehi er peah hac hé laqnad de uuan reve hou vo-
» lanté ; hui pehani zon Doué, e vihue hac e drioml

» a viscoah de virhuiquin. El-cé re-von groeit. »

A-zé-é é rèr er peah de voquein én Overèn-Brèd, eit reiu d'antand d'er Fidelet é teliant hibuein é peah en eil gnet éguilé, ha hum laquad ol de nnan é Jesus-Chronist, eit ne reint mui meid ur horv hac ur speret, el ma lar S. Paul, mar fal dehai bout dign de receu en Doue n beah. Eit quemènt-cé é lar er Belég er heden hun nes expliquet. Arlerh ean e ra é particuliér en ihue bedén-men, eit hum hreparein d'er Communion :

« O Salvér Jesus, Mab Doué, péhani dré volanté hou Tad assambl guet er Speret-Santel, en » des reit dré hou marhue er vuhé d'er héd, deli- » vret mé dré hou Corv santel hac hou Coaid sa- » cret, a ol me fehedeu hac ag en ol drougueu aral; » groeit ma talhein-mat perpet doh hou Conrhæ- » meneu, ha jamæs n'em lausquet de hum sepa- » rein dohoh-hui, pehani e vihue hac e joniss ag » er memb gloër guet en Tad ha guet er Speret- » Santel, un Doue hemb quin, a viscoah de vir- » huiquin. El-cé re-vou groeit. »

« Salvér Jesus, ne bermettet quet ma chervigeou » d'em Jugemant na d'em hondannation, hou Corv » hac hou Coaid adorabl e yan de receu, deusto » n'er meritan quet; mæs groeit dré hou miseri- » cord ma vou me Hommunion ur dibuên eid me » inean hac eit me horv, hac ur remæd salvus » aveid-on. Accordet teign er græce-ze hui péhani » e vihue hac e jouiss ag er memb gloër guet en » Tad ha guet er Speret-Santel, un Doué hemb » quin, a viscoah de virhuiquin. El-cé re-vou » groeit. »

Er-ré e zezir communiein, ne fehênt quet gobér

guél eit laret er pedennen-zé a galon guet er Beléq.

Nezé er Beléq e guemér Corv Jesus-Chroñist en ul laret dissonniq er bonzeu-men ag ar Psalm 115 :

« Me guemérou er bara ag en Nean, ha ma be-
» don Hanbue en Eutru-Doué. »

Nezé ean e san é voéb bac e lar tair guéh én ur scoein ar é galon, er honzen-men e laras er Çantenier a pe bnm bresantas dirac Jesus-Chroñist :

« Men Doué, n'en don quet dign ma hantréehait
» èm *halon*; mæs laret bemb quiu ur guir, hac e
» von güelleit d'em *inean*. »

Arlerb, eit ma tei cbonge tehou én ur gommunnien, a Bassion hur Salver, ean e hnm groëz guet en Hosti, en ul laret :

» Re-zei Corv Jesus-Chroñist hur Salvér de oarn
« me inean eid er vnhé éternel. »

Gondé m'en dès communiet idan en aparanceu ag er bara, ean e chair guet respèt er berhonnen e cèllehai bont chomet ag en Hosti ar er Horporal, hac on laq ér Halice en ul laret :

« Petra e zacorein-me de Zoué eid en ol vad en
» dès groeit teign? Me guemérou er Halice a sal-
» vedigueah, ha me bedon Hanbue en Eutro-Doué;
» me bedon Doué en ur ganneiñ mélodi dehon, ha
» me vou delivret a m'enemiset.» (Ag er Psalm 115.)
» Nezé ean e guemér er Halice, hac e bnm groèz guet-t'on en ul laret :

« Re-zei Goaid Jesus-Chroñist hur Salvér da
» oarn me inean eid er vuhé éternel. »

Durand ma communi er Beléq, er Fidelet péré en dès dezir de gommunien, e zeli hum breparein.

Er-ré n'en dint quet disposet d'er gobér, e zeli hum hunilieín, ha laret guet er santimanteu hrassan a hlahar hac a gontrition : *Domine, non sum dignus*. . Men Doné, ne veritan quet hou recen....

Mar hum hresantt unan-benac eit commnnieín, laret e rer er *Confiteor* a voéh ihnel, eid avertissein er Belég, hac eit ma tei er-ré e hum hresantt d'ohér ou Hovezion general, mar ou dès manquet a hé gober guet er Belég er hommancemand ag en Overèn.

Guharal quenteh él m'en doai communniet er Belég, eau e rai er Gommnnion d'er bobl, hemb laret pedèn er bet Mæs a ondé mei deit er mod de rein er Gommunion quênt ha goudé en Overen, el ma oai requis ér circoustanceu-zé laret er *Confiteor*, etc.. en Ilis en dès reglet ma vezènt ehué laret quênt Communion er bobl én Overèn

A pe vai achihue er *Confiteor*, er Belég e zistro nu tamiq doh er bohl eit laret, él er hommancemand ag en Overèn, *Misereatur*... hac *Indulgentiam*..

Arlerh ean e guemér en Hosti, hac e lar er honzeu-men

« Chetui Oén Doué, péhani e efface péheden er » béd. »

Quentéh ean e lar tair guéh er heden-meu é hanhue er-re zou prest de recen :

« Men Doné, n'en don quet dign ma hantréehai » ém *halon*; mæs laret hemb quin ur guir, hac é » von guélleit d'em iuean. »

Laquad e eér nn dnell ar zeonrn er-ré e gommuni, non pas eit ma séheint on bég guet-t'hi, él ma ra ul lod vat, mæs eit recen er harhonnen e eéllehai conéh a-zoh en Hosti Er mod d'hé derhel,

a fæçon, n'en dai quet enta joenteiu ed deourn idan d'hi. Peh-unan e zeli digueor é vêg modestemant, avance un tamiq e dead ar é zivês, ha sehuel é hen ihuel assés eit ma huélon er Belêg petra e ra.

En ur zistribueiu er Gommunion de bep Fidel, er Belêg e lar :

« Re-zei Corv Jesus-Chrouist hur Salvér de oarn » bou ç'ineau eid er vuhé éternel. »

De zezireiu vehai ma tehai peh-unan ér momand ma pronouce er Belêg, *Corpus Domini nostri Jesu-Christi*, de laret, *amen*, eit gobér un Act a Fé ar hresauce hur Salver er Sacremaud ag eu Autær quênd er receu.

Er-ré ue gommuuiant quet éu effæd, e zeli commuuieiu a zezir; de laret-é, hom humilieiu dirac Doué; hum joenteiu a galon dob Jesus-Chrouist; goulêu guet-t'ou en dispositioneu necessær eit éommunieiu santelemant, hac er suplieiu d'accordein dehai er memb græceu el p'ou dehai er houheur de gommunieiu en effæd. (Expliquet hun nes en dispositioneu requis eit communieiu erhad en articl ag er Sacremand ag eu Autær).

## *Pedên goudé er Communion.*

*Consideret pebêh ur joe oai bet eid en Disciplet a pe gleuezant é hoai resuscitet Jesus.*

Goudé er Gommunion er Belêg e guemér gûin ér Halice eid er purificeiu, hac arlerh eau e guemér gûin ha deur eit golheiu é visiet, eu ul laret :

« Groeit, men Doué, ma receuehemb guer ur » galon pur er péh çou antréet éu hur hêg, ha ma

» tei ag un donæzon tamporel, de voud aveid omb
» ur remæd éternel. »

« Doué ol-hoüissant, re-zei Corv Jesus-Chronist
» e mès receuet, hac é Oaid e mès ivet, de vont bi-
» huauce continuel me incan; ha groeit dré hou
» cræce ne vou mui én-au nitra conchiet dré er
» péhet, arlerh ma hou het maguet guet Sacre-
» manteu quer pur ha quer santel; hui péhani e
» vihue hac e driomfl a viscoah de virhuiquin.
» El-cé re-vou groeit. »

Arlerh ma vai goleit er Halice, er Belèg e leine
én horn diheu ag en Autær un Antién, hanhuet
*Communion*, rac m'hé hannait guharal durand ma
rait er Gommunion d'er bobl. Nezé ean e retourn
de greia en Autær eit saludein er Fidelet dré er
honzeu-men, *en Eutru-Doué re-vou guenoh*, ha
goude m'on des rescondet, el en ordinær, eit mer-
cheiu ou attantion, eau ou avertiss (*Oremus*) de
hum joentein guet-t'ou ér bedén e ya de laret, eit
trugairicat Doue ag er græce ou dès het de recev
Jesus-Chrouist. En Oræson-zé hanhuet *Post-Com-
munion* (pedén arlerh er Gommunion), e zou un
temall d'er Grechénion lache ha digas, péré ne
brezant quet hum laquad ér stad de gommunein a
pe assistant én Overèn, él ma rai er Fidelet guha-
ral. Hi zou ehué ur merche ag en dezir en dès en
Ilis ne vou quet reit de gommunicin nameit durand
en Overèn, penaus-benac ma hum gav paud a cir-
constanceu é péré é ma requis gobér autremant, é
spécial ar er mæzeu.

Én achémand ag er *Post-Communion*, er bohl e
rescond *Amen* (El-cé re-vou groeit), eit discoein
é mant contant ag er péh en devai gonlènnet er Be-
lèg én hanhue.

De Goaris er Belég e lar hoah un Oræson aral, e hanhuér *pedén ar er bobl;* ha quênt he hommance, ean ou avertiss da hum zerhel humiliet, dré er honzeu-men, *hum zalhet prosternet dirac Doué* Guharal ma larait d'en déieu yun er Gospereu quentéh arlerh er Gommuniou, er bedèn goudé er Gospereu e chervigeai de *post-Communion*, èl ma ra hoah én deieu dehuehan ag er suhun santel. Mæs a ondé mei deit er mod de dorreiu er ynu quentéh èl creiste, en Iiis en dès reglet ma vezai laret ur *post-Communion* èl d'en déieu aral, hac ar he lerh, en Oræsou e zeli heut laret gondé er Gospereu, de béhani é hés reit en hanhue a *bedèn ar er bobl*.

Goudé m'en devai er Belég saludet er bohl ér mod ordinær, ean e lar, *ite, Missa est* (hui e eell hum dénn, achihne-e en Overèn); hac er bohl e rescond, *Doué re-vou trugarricait*. D'en déieu yun ha d'eu déieu a bénigén, e leh *ite, Missa est* er Belég e lar, *benedicamus Domino* (mélamb Doue); hac er bohl e rescond arré, *Deo gratias*. D'Overennen er-ré varhue ean e lar, *requiescant in pace* (ceént de reposein é peah), hac er bohl e rescond, *Amen*. Chetui er ræzon ag en differance-ze: guharal ne larait *ite, Missa est*, meid a pe zeliai er bohl sorti quentéh arlerh en Overèn: ha n'el larait quet d'en déieu a bénigèn na d'Overennen er-ré varhue, rac ma hoai attàu ur bedeu, pé ur ceremoni henac d'obér arlerh en Overèn.

Er mod de rein er vénidictinn én achémand ag en Overèn ha de laret en Aviél reve S. Yehàn, n'en dai quet ancién. Er vénidiction e oai reservet guharal d'eu Escobet, ha quentéh èl m'en doai er Belég laret *ite, Missa est*, ean e hum denuai quer

clona el er bobl. É Paris é helier hoah pe-dost en usage-cé en Overennen ar-gan. Mæs él ma tai d'er Fidelet dré zevotion goulen houd avielet arlerh en Overen, eit tennein ar nehai græcen Doné vertu er honzeu divin ag en Aviél, er Velean en dès hum accorcet a nehediguen de leine arlerh en Overen er hommancemand ag en Aviel revé S. Yehan, hac anfin en lis en dès groeit a guement-ce ur regl general.

Quênt rein er vénidiction d'er bobl, er Beleg e soupl e creis en Autær eit gohér er bedén-men, pehani zou un Act a drugairé :

« Agréet, Drindét santel, en avoeiance a me » sujidigneah hac aboeissance; ha groeit ma von » agreabl deoh er Sacrifice e mès offret d'hon Ma- » jesté pebèh quen indign ma hou, ha ma tènnou » hon misericord ar-n'an hac ar ol er-ré eit péré » en e mès eau offret, dré Jesus-Chrouist hun » Entru. El-ce re-vou groeit. »

Durand ma ra er vénidiction, er bobl e zeli hum humilieïn, ha pedein Doné de rein dehai é vénidiction dré zeourn er Beleg. Ind e zeli sehnel eit cheleuet guet respèt en Aviél; adorein er Verb éternel angeandret a ol éternité ag en Tad, ha deit de vout Dén aveit omb; en trugairicat mei pliget guet-t'ou disquén én hur mésq eit hun instrugein, ha chom gueneomb eit bout bihuance hun inean ér Sacremand ag en Autær, anfin goulen guet-t'ou er græce de gonservein er galité a vngalé de Zoué en dès meritet teah dré é Incarnation, dré é Varhue, dré é Resurrection ha dré é Asçansion.

Quênt sorti ag en Ilis, arrestet un tamiq hou speret de gontamplein er Misterieu e hoès güélet

represantein ar en Autær, ha heulènnet guet Doué er græce ne vou quet en Overen e hoès clenet, hemb profit aveid-oh. Retournet d'er guær él unan e zehai a ziar er Halvær a uélet laquad Jesus-Chrouist d'er marhue. El-cé re-vou groeit.

## Articl V.

### A certæn pratiqueu a dur devotion.

### *Ag er Perhindedeu.*

Penaus-benac m'en dai Doué partout, un dra surè neoah en hum blige e tiscoein e buissance hac é vadeleah é certæn léhieu, dre er Miracleu hac er secourieu spécial e accord d'er-ré ou visitt guet devotion. Er gustum d'ohèr Perhindedeu é heyen er Vartiret, én lliseu, pé Chapelien ma repos Reléguen er Sænt, él lehieu en dès Doué inouret dre ur Miracl henac, etc., en dès commancet guet en Ilis. Er voyagen-ze a zevotion e zon ur merche a Fe er Fidelet perè ou groa guet un isprit a respet hac a Religion. Er boen e vai doh ou gohér, e gasti er horv, hac eèll bout profitabl eid en inean. El limageu, er Proven, er Relégueu, er Miracleu e uélér él léhieu santel-zé, e ziousq er Fé hac e duém en devotion...

Mæs tremènet-é en amzér hout ma hait dre zevotion d'er Perhindedeu : en darn-muyan hermen ne yant dehai, meit dre guriosité, dre vanité, meid eit cavouét en tu d'ohèr chervad, de goroll, é hum zivertissein, de uélet ha de vout guélet.... ha quemènd a ræmn vehai bermen d'ou dihuèn, él e oai guharal d'ou houseillein.

Mar fal deoh téuneín profit ag er Perhindedeu, quéret dehai guet modesti ha devotion. Ne hum abuset quet guet peb sort langageu durand en hènd ; mæs conzet a dreu mat, ha pedet liès. Ne yet quet dehai é sigur cavonêt Covezerion péré e hass tout ; guet vehai deoh chom ér guær. A pe vehait arrihue el leh, groeit hou tevotion a uellan ma gueîlehait, ha goulénnet dré intercession er Sant e inourér inou, er græce de zistag hou calon muyoh-mui doh er héd, de renoncéein deoh hou ç'hunan, ha de guérhet ar hazeu Jesus-Chrouist. Betournet d'er guær guet er memb santimanteu e zeliet hou pout bet en ur monet.

## *Ag er Berdiaheu.*

Un dra vad-é hum laquad ér Berdiaheu aprouvet dré en Ilis. Mæs quênt hum ingagein, examinet erhad ha hui e eêllou guet qnement-ce accomplissein hou teværieu general ha particulièr. Rac laus-quein en deværieu é sigur gobér devotioneu aral, e zou un abusance hac ur sotiss ag er-rè lourtan. Ne hum ingaget quet dré vanité na dre er respet ag er héd. Héliet er reglemanteu ag er Verdiah guet er memb speret meint bet instituet, ha ne hum goutantet quet a reglein hemb quin en dianvés ; doh er galou é seel en Eutra-Doné. Ne chonget quet gueneoh, él ma ra ul lod vad, é ma assès boud en ur Verdiah eit hout salvet; n'en dai quet en abid-é e ra er guir Grechén. Eêllet vehai laret d'er sort Crechénion-zé er péh a larai Jesus-Chrouist d'er Farisiennet, eu ou dès un dianvès caër, mæs é mant lous a ziabarh. Er merchen e zouguér eit dis-coein e vér ag ur Verdiah, e zou un avertissemant

continuel de vihuein santelemant, de rein exampl vat d'er ré-ral, ha d'avance dalh-mad e vertu. Er-ré ne hum ingageant qnet gnet en intantion-zé, e zisco n'ou dét quet pand a Religion, hac é fal dehai gobér goah a er gûir devotion.

Er pratiq de zoug Limagen, Croesien, Chapeletten, lieinage péré e vai bet tonchet doh Relegneu er Sænt, e zou ehué otoriset dré en Ilis. Mæs hum drompein a vras vehai laquad ol en devotion er sort treu-zé. Doné é vénn hond adoret ha cherviget a speret hac é gurionné, ha lies mad er-ré zou quer presset d'en dont Relégnen el-cé, ne rant qnet pand a gas eit dismonrein Jesus-Chronist hac er Sænt dré er vuhé tout contrel d'en Aviél. Er guettan ha güellan devotion e zon laquad poén de hum zizober a hun defanten beéd er-ré distérran. (Leinet er hettan Chapistr ag er Hombat spiritnel.)

Er mod d'aviélein er bohl e zou ehué ur pratiq santel hac anc én, ha bont çon léh de gredein ar-lerh er pèh en dès Jesus-Chrouist ansaignet temh, é heëllamb tennein ar-n'amh peh sort græceu dré vertu e gonzeu divin. Mæs eit quement-cé ni e zeli laquad hun ol studi de hratiquein é Zoctrin; rac un dra monstrnus vehai discoein én aparance quemênd a respêt êid en Aviél, hac en disprisein en donn ag er galon, én ur ohèr tout er hontrel d'er pèh e gommand.

---

*Ag er péh e rantt mad-dén heurus é quemènt ma heèll boud ér vuhé-men.*

Cheleuit er moyaudeu e hoès de vout heurus é quemènt ma heèll mad-dén boud ér vuhé-men. Jesus-Chrouist e-an memb-e ou ansaign deoh.

1° Heurus er-ré peur a speret, rac Ranteleah en Neau e zou dehai.

2° Heurus er-ré douce, rac ind ou davou doar *er-ré vihue*.

3° Heurus er-ré e ouil, rac consolet veint.

4° Heurus er-ré en dès boant ha sèhæd d'er santeleah, rac goalhet veint.

5° Heurus er-ré charitabl ha misericordius, rac ind e gavou misericord.

6° Heurus er-ré pur a galon, rac ind e uélou Doue.

7° Heurus er-ré e gar er peah, rac galhuet veint bugalé de Zoué.

8° Heurus er-ré e andur a balamor d'er santeleah, rac Ranteleah en Nean e vou dehai.

*Dré er-ré peur a speret*, Jesus-Chrouist e antaud, 1° en inceanneu humbl; 2° en dud peur e vihue coutant èn ou feurauté; 3° er-ré pihuiq e zou distag ou balou doh en danné.

*Dré er-ré douce*, Jesus-Chrouist e antand er-re n'en dint quet vélimus, ne garant quet en dispot nac en dissanciou, ne vourrant quet hum glèm ou

murmurein. *Doar er-ré vihue* e zou grateit dehai, n'en dai quin oeid er Baraonis.

Dré *er-ré e ouil*, Jesus-Chrouist e antand : 1° Er-ré e huannad a gaus d'ou féhedeu propr, pé diarbèn péhedeu er-re-ral ; 2° Er-ré e ra penigèn ; 3° Er-ré e andur a balamor de Zoué en afflictioneu ag er vuhe-men.

Dré *er-ré en dès hoant ha sèhed d'er santeleah*, Jesus-Chrouist e antand er-ré e zezir guet grèd bont santel hac agreabl de Zoué, hac e gnemér en ol moyandeu possibl eid avance é parfœtion.

Dré *er-ré charitabl ha misericordius*, Jesus-Chrouist e antand er-ré e assist en Nessan, a guement ma heellant, én é zoberieu spirituel ha corporel, pé ahoël en dès truhé doh-t'ou, e suport e zefauteu, ou escus, hac e bardou a uir galun en anjnlieu e rer dehai.

Dré *er-ré pur a galon*, Jesus-Chronist e antand er-ré zou distag ou halon doh peb sort péhet, hac e hum hoeni dalh-mad eit feahein ou goal inclinationeu.

Dré *er-ré e gar er peah*, Jesus-Chrouist e antand er-ré e gommand perpet ar en dezirieu ag on halon, e vihue é peab guet ou housciance, guet Doué ha guet en Nessan, hac e labonr eit laquad en accord hac amitie itré en ol.

Dré *er-ré e andur a balamor d'er santeleah*, Jesus-Chrouist e antand er-ré zou cåsseit, pé goal dræitet, pé décriet, pe dispriset rac ma såuaut perpet én tu guet er nrionné hac en devotiou ; én ur guir, er-ré e ra ou devær.

HOC FAC, ET VIVES.

*Groeit ol-cé, ha hui hou pou er vuhé* eternel.
Luc, Chap. 10.

Accomplisset e mès er péh em boai grateit:
Deoh-é bel: bermen en hènd e mès discoeit.
Hanàuein, careín Doué, er chervige guet courage
Ett bout heurus guet-t'ou; hennéh-é hou partage.

JESUS RE-VOU MÉLET.

## LITANIEU

### ER UÉRIÈS GLORIUS VARI.

Eutru-Doué, hou peët truhé dohemb.
℟. Eutru-Doué, etc.
Jesus-Chronist, hou peet truhé dohemb.
℟. Jesus-Chrouist, etc.
Jesus, chelenet hur pedenneu.
℟. Jesus, chelenet, etc.
Jesus, receuet hur pedennen.
℟. Jesus, recenet, etc.
Tad éternel, gûir Doné,
℟. Hou peët truhé dohemb.
Jesus, Salvér er héd, gûir Doué,
℟. Hou peët trnhe dohemb.
Speret Santel, gûir Doue,
℟. Hou peët truhé dohemb.
Drindet Santel, un Doué hemb quin,
℟. Hou peët truhé dohemb.
Santes Mari, Pedet aveid omb.
Guir Vam de Zoné,
Gûériés santel er Gûeriézet,
Mam de Jesus-Chrouist.
Mam d'er vamèu ag en ol græceu,
Mam a hurtæt,
Mam a ûerhtæt,
Mam ha Gûériès,
Mam exantt a hep sort pehet,
Mam dign de vout câret,
Mam dign de vout admiret,
Mam d'hur Hrouéour.
Mam d'hur Salvér,
Gûériès parfæt,

Pedet aveid omb.

Güeriès inourabl, Pedet aveid omb.
Güeriès dign de vont mélet,
Güeriès puissant étal en Eutru-Doné,
Güeriès lén a druhé hac a vadeleah,
Güeriès fidel,
Miloër a santeleah,
Damnrance er sagesse divin,
Mam d'er pèn a hun ol joé,
Tampl es Speret-Santel,
Lestr a inonr,
Scùir parfæt a zevotion,
Bosèn misterins,
Gloër leigne David,
Limage a hurtæt,
Sanctuær a garanté,
Arg ag en alliance nebué,
Dor er Baraouis,
Stirèn en dé,
Recour er-ré clan,
Retirance er béherion,
Consolation en dud affliget,
Secour er Grechénion,
Rouannès en Ælet,
Ronannès Ratriarchet,
Rouannès Brofætet,
Rouannès en Apostolet,
Rouannès er Vartiret,
Rouannès er Govezerion,
Rouannes er Güériézet,
Rouannès en ol Sænt ha Santezet,
Ronannès spécial er Verdér ag er Rosær,

Pedet aveid omb

Oén Doué, péhani e efface péheden er bèd; ℟. Pardonnet temb hur fanten,
Oén Doué, péhani e efface péheden er bèd; ℟. Recenet hur pedenneu.

Oén Doué, péhani e efface pèhedeu er bèd ; ℟. Hou peèt truhé dobemb.

℣. Jesus, bur cheleuet.

℟. Jesus, hur receuet.

℣. Pedet eid omb, guir Vam de Zoué;

℟. Eit ma tebemh de vout dign a bromesseu Jesus-Chrouist.

*FIN.*

---

En Edition nehué ag el Livr-men ne hum gav, é Guéned, nameid é ti De Lamarzelle, Imprimour, ha Livrour ar el Liceu.

## ROLL

*Ag er péh zou comprénet él Livr-men.*

FIN AG ER ROLL.